## APPROBATION

de Monseigneur l'Archevêque de Rennes

GODEFROI SAINT-MARC, dre drugares Doue a dre c'hras ar Sich abostolik, Arc'heskop Raozon.

Diouc'h eur c'hoant diskleriet deomp gant ann Aotrounien TROUNS a MILIN eus a Vrest, IMITASION hon Aotrou J. K. troet gant-o e brezonek Leon, herves an lum gallek eus a La Mennais, a so bet leur et pis dre hor c'hemen-ni, ac ardamezet gant ar brassa eves. Evel ma hon eus cavet anezhi enn oll d'ann oll hêvel ouz ar skouer kenta e latin, a scrivet er freasa ies, e credomp ann ober se eunn dra vad a talvoudus bras, evit dougen frouez burzudus a c'hras ac a silvidiges, etouez pobl Breiz Izel, ac evit digas ive eleis a eneou da wir anaoudeges ha carantez hon Aotrou J.-K., en eur vro ac e deus miret c'hoas, en amzer ma, feiz ac eeunder ar gristenien goz.

Rak-se, dre ar skrid-ma, ec'h aotreomp ar goulen, ac e pedomp Bretoned ar brovins, lezet ganeomp da zivoall gant J.-K., da lenn alies ac a zevri al levr-santel hanvet diaraok.

Roet e Raozon, ar seisvet derves a vis meurs, er bloas 1862, gonde donedigez hor Zalver, da c'houel ar Gurunen-Spern santel.

† GODEFROY, Arc'heskop a Raozon.

## Traduction de l'Approbation ci-contre.

Nous, GODEFROY SAINT-MARC, par la grâce de Dieu et du Saint-Siége apostolique, Archevêque de Rennes :

Selon le désir qui nous en a été manifesté par MM. Troude et Milin, de Brest, nous avons fait lire et examiner avec le plus grand soin leur traduction, en breton de Léon, de l'Imitation de N.-S. J.-C., d'après le texte de La Mennais. Comme nous l'avons trouvée parfaitement conforme à la version latine, et écrite dans le langage le plus correct, nous croyons que cette œuvre est utile et très-avantageuse pour porter d'admirables fruits de grâce et de salut parmi le peuple de la Basse-Bretagne, et aussi pour amener beaucoup d'âmes à la vraie connaissance et à l'amour de N.-S. J.-C., dans un pays qui a su, jusqu'à ce jour, conserver la foi et la simplicité des anciens Chrétiens.

C'est pourquoi, par les présentes, nous nous rendons à leur vœu et nous engageons les Bretons de la province que Dieu a confiés à notre garde, à lire souvent et attentivement le livre cité plus haut.

Donné à Rennes, le 7 mars de l'an de grâce 1862, jour de la fête de la Sainte-Couronne d'Épines.

† GODEFROY, Archevêque de Rennes.

---

D. S.

## INSTITUT DES FRÈRES DE L'INSTRUCTION CHRÉTIENNE.

MAISON PRINCIPALE

Ploërmel, le 5 janvier 1860.

Monsieur,

M. l'abbé J. M. de la Mennais s'empresse de vous faire savoir par mon intermédiaire, qu'il vous accorde bien volontiers l'autorisation que vous lui demandez par votre lettre du 1er courant (Traduire en breton les réflexions de l'abbé de la Mennais (*Imitation de J.-C.*)).

Il s'estime heureux, Monsieur, de pouvoir vous assurer, par cette concession, de la sympathie qu'il accorde à votre travail. Puisse-t-il atteindre le but qui vous l'a fait entreprendre, et produire, parmi nos chers Bretons, tout le bien que ce précieux ouvrage fait dans le reste du monde catholique.

Veuillez agréer, etc.

F. LADISLAS,
Directeur.




## APPROBATION

de Monseigneur l'Évêque de Quimper.

Nous, RENÉ-NICOLAS SERGENT, par la grâce de Dieu et du Saint-Siége apostolique, Évêque de Quimper et de Léon, assistant au Trône pontifical, etc., etc.,

Ayant pris connaissance de l'approbation donnée par Monseigneur l'Archevêque de Rennes, dans les termes les plus honorables, et après un sérieux examen, à la traduction que MM. TROUDE et MILIN viennent de faire en langue bretonne de l'*Imitation de Jésus-Christ*,

Déclarons par les présentes autoriser l'impression de ce livre dans notre diocèse

Donné à Quimper sous notre seing et le sceau de nos armes, le 20 août 1862.

† RENÉ, Évêque de Quimper et de Léon.

JEZUZ-KRIST SKOUER AR GRISTENIEN

DA LAVAREY EO

# IMITATION

## JEZUZ-KRIST

Lekeat e Brezounek

Gant ann daou Aotrou **A. TROUDE**, ar C'horonal,
ha **G. MILIN.**

---

War lerc'h pep kentel eus al levr-ma ez euz eur pennad-prezeg
great da gentu e gallek gant ann Aotrou
**F. DE LA MENNAIS.**



E BREST
E TY J. B. HAG A. LEFOURNIER, LIBRÉRIEN
86 Vrue 86

## NOTE DES ÉDITEURS.

L'accueil qui a été fait dans toute la Bretagne aux *Nouvelles conversations en français et en breton (Divizou gallek ha brezounek)*, ouvrage composé par MM. Troude et Milin et imprimé, sans nom d'auteur, à Saint-Brieuc chez M. Prudhomme (1857), nous donne à espérer que l'œuvre que nous mettons au jour recevra un accueil également favorable.

La haute approbation que ce livre a deux fois reçue, nous dispense de tout commentaire à ce sujet. Aussi nous bornerons-nous à donner ici un résumé de la prononciation bretonne d'après Le Gonidec.

Les lettres de l'alphabet breton se prononcent comme leurs analogues du français. Il faut toutefois excepter :

1° l'E, qui est toujours fermé comme dans les mots français *hébété, café*.

2° Le G, qui a toujours le son dur et ne se prononce jamais comme J. Ainsi *digeri*, ouvrir, se prononce comme s'il était écrit *dig-heri, diguert*.

3° L'S, qui a aussi le son toujours dur et ne se prononce jamais comme Z. Ainsi *evesaat*, veiller, se prononce *evessaat*.

4° Le C'H se prononce du gosier et n'a pas d'équivalent en français.

5° Le W se prononce généralement *ou*; mais, suivant le dialecte, il se prononce *o, v* et *u*.

Doare skriva ann Aotrou Ar Gonidec, o veza ne d-eo ket c'hoaz anavezet gant ann holl, me gred e vezo mad diskouez e pe zoare e tleer lavaret al lizerennou hervez doare skriva ann den gwiziek-ze

Gouezit eta ez eo arabad lavaret G evel pa vije J. Setu aman evit diskouez ; *digeri*, ouvrir, a dle beza lavaret evel pa vije akrivet *dig-heri* pe *digueri*, *eget* evel pa vije *eg het*.

Arabad eo ive lavaret ann S evel Z. Ann Aotrou Ar Gonidec a zo boaz da skriva *evesaat*, veiller, hag e tleer lavaret *evessaat*.

Al lizeren W (*gwerc'hez*, vierge) a vez lavaret aliez *ou*, pe evel *v*, *u*, *o*, hervez ann doare ma lavarer e pep bro e Breiz Rak hiniennou zo hag a lavar *gouerc'hez*, vierge ; re all a lavar *goerc'hez* ha *guerc'hez* Dre-ze e weler ne heller ket skriva evel ma karfe pep-hini. A walc'h eo sonjal e kement-se evit her gwelet sklear.

Al lizeren K a espern Q ha C, ne oufe den her nac'h, rak ne heller skriva *belek*, prêtre, *kerkent*, aussitôt, nemet enn diou zoare-man : *beleq*, *belec*, *qerqent* Piou ne oar oc'h-penn ema abaoue pell amzer al lizeren K er brezounek. Kavout a reer al lizeren-man enn hanoiou ar manerlou hag e re ann dudchentil goz.

Ar re ne fell ket d'ezho lakaat al lizeren K enn ho skrijou, a lavar : *Al lizeren-ze a zo divalo.* Ha fors zo d'e-omp-ni pe hi a zo kaer, pe hi a zo divalo, pa'z eo gwir ez eo tra hon re goz ha, gwella zo, pa'z eo gwir ez eo hervez ar reiz hag ar skiant vad !

# JEZUZ-KRIST

## SKOUER AR GRISTENIEN.



### KENTA LEVR.



#### KENTA KENTEL.

**Red eo d'e-omp kemeret skouer dioc'h Jezuz-Krist hag aber fae euz a draou ar bed.**

1. — *Neb am heul-me, ne gerz ket enn devalijen,* eme hor Zalver. Dre ar c'homziou-ma, Jezuz-Krist a ziskouez d'e-omp ez eo red kemeret skouer diouz he vuez e pep tra, mar fell d'e-omp kaout ar gwir sklerijen ha beza diwallet dioc'h pep dallentez a spered. Red eo eta d'e-omp en em rei dreist pep tra da brederia war buez Jezuz-Krist.

2. — Kelennadurez Jezuz-Krist a zo dreist holl gelennaduresiou ar zent, hag ann hini a ve spered Doue enn-han, a gaffe ar Mann a zo kuzet enn he gelennadurez.

Koulskoude kalz a dud zo hag a glev aliez prezek ann Aviel, hag evelato ne c'hoantaont nemeur beza gwelloc'h evit diagent, dre n'ema ket spered Jezuz-Krist enn-ho. Ann hini a fell d'ezhan klevet ervad komziou Jezuz-Krist, hennez a dle en em rei da ober diout-han enn he holl vuez.

3. — Na petra dal d'e-hoc'h prezek kaer diwar-benn ann Dreindet, ma n'och ket izel a galoun, ha mar tisplijit dre-ze d'ann Dreindet? Rak ne d-eo ket ar c'homziou kaer eo a laka ann den da veza santel ha glann; dre ar vuez vad eo e teu da veza karet gant Doue. Gwell eo d'in kaout eur gwir glac'har em c'haloun, eget ne d-eo gouzout petra eo ar c'hlac'har.

Ha pa oufac'h dindan evor ar Skritur sakr penn-da-benn hag holl levriou ann dud fur, kement-se holl ne dalvezfe netra d'e-hoc'h ma n'hoc'h euz ket karantez

ha gras Doue. Avel ha moged! Pep tra zo avel war ann douar, pep tra nemet karet ha servicha Doue hep-ken. Brasa furoez a zo eo disprizout traou ar bed, ha dre-ze kerzet war-zu rouantelez aon env.

4. — Avel eo klask madou ne badont ket pell, ha lakaat hor fisians eno-ho. Avel eo karet eoorioù ann douar, ha c'hoantaat sevel dreist ar re all. Avel eo mont da heul gwall-ioulou ar c'horf ha c'hoantaat ann traou a dle beza kiriek d'hor c'hastiz eun deiz da zont!

Avel eo c'hoantaat heva pell, hep kemeret poan e-bed da veva mad. Avel eo staga hor c'haloun oc'h ar vuez-ma hep-ken, hep sonjal er vuez da zont. Avel eo karet traou a dremen ker buhao, e leac'h klask gant mall moot d'aon enruzded a bado da viken.

5. — Ho pezet sonj aliez euz ar wirionez-ma : *Euz a gement a hellfe da welet, euz a gement a hellfe da glevet, ann den n'en devezo biken he walc'h.* Lahourit eta da zistaga ho kalouo diouc'h traou ar bed ha d'en em rei da draou ann eov, rak ar re a ia da heul c'hoan-

tegesiou ho c'haloun, ar re-ze a zaotr ho ene hag a goll gras Doue.

### EVIT HOR C'HELENN.

Netra nemet hor zilvidigez, netra all e-bed ne d-eo talvoudek d'e-omp er bed-ma. Ne bell den beza salvet nemet e Jezuz-Krist ha dre Jezuz-Krist. Kaout feiz enn he gomziou, miret he c'hourc'hemennou, kemeret skouer diout-han, setu ar gwir vuez, n'euz nemet-hi hep-ken. Pep tra oc'h-penn a zo moged hag avel. *Evit-han da boania a laz-korf dindan ann heol*, eme Salomon ar fur, *ann den n'en devezo netra ken evit he labour*. Na petra zeuio da veza ar madou, ar plijaduresiou, ann enoriou, pa vezo lekeat ar c'horf enn he vez ien, pa nijo ann ene war-zu he Zoue?

Hirio, breman rak-tal zo-ken, sonjit ervad enn dra-ma; re zivezad e vezo warc'hoaz, na piou a oar se? Labourit endra ma pad ann deiz; dastumit año madou ne d-aint ket da goll : pa serr ann noz, ne heller ober netra. Hoc'h boll venosiou ne saveteint ket ac'hanoc'h, rak oheriou eo a fell da Zoue. Heulit 'ta Jezuz mar fell d'e-hoc'h beva da viken gant Jezuz.

## EIL GENTEL.

**Red eo d'ann den ann em zisprizout he-unan.**

1. — Pep den a c'hoanta dont da veza gwiziek; koulskoude, petra dal ar wiziegez hep doujans Doue? Eunn tiek paour, o servicha Doue, a zo gwelloc'h hep mar e-bed, evid eunn den, gwiziek war he venoz, a dremen ann amzer o sellet oc'h ar stered enn env, hep sonjal enn-han he-unan

Neb en em anavez mad, en em zispriz he-unan ha ne gar ket beza meulet gant ann dud. Ha pa oufenn-me kement tra a zo er bed, ma n'am euz ket ar garantez, kement-se holl ne dalvezfe netra d'in dirak Doue am barno hervez va oberiou?

2. — Ne c'hoantait ket re heza gwiziek; n'euz eno nemet amzer gollet ha fazi. Ann dud gwiziek a gar heza gwelet ha beza lekeat tud fur. Kalz a draou zo ne dalvezont nemeur pe netra d'ann ene.

Kollet en deuz he skiant vad ann hini en em ro da draou all nemet d'ar pez a

zo talvoudek evit silvidigez he ene. N'eo ket gant komzou e-leiz en deuz aun ene he walc'h; eur vuez vad hepken a frealz ar galoun, hag eur goustians neat a ro eur fisians vraz e Doue.

3. — Seul vui a vad a ouzoc'h, seul strizoc'h a ze e viot barnet, ma ne vez santeloc'h ho puez. Arabad eo 'ta d'e-hoc'h eu em veuli hoc'h-unan ma hoc'h euz ijin ha gwiziegez. Kentoc'h e tlefe kaout aoun na noazfe ouz-hoc'h ann deskadurez hoc'h euz bet. Mar kav d'e-hoc'h ez eo lemm ho spered, mar kav d'e-hoc'h e c'h ouzoc'h kalz a draou, kredit mad ez euz kalz muioc'h a draou ne ouzoc'h ket.

Arabad eo d'e-hoc'h en em c'houeza; ansavit kentoc'h ne ouzoc'h netra. Na perak e falfe d'e-hoc'h sevel dreist ar re all, pa'z euz kalz hag a zo gwiziekoc'h evid-hoc'h hag ho deuz mui a sklerijen e lezen Doue? Mar fell d'e-hoc'h ober ho mad o teski hag o c'houzout eunn dra-bennag, klaskit beza dianavezet ha beza lekeat den dister

4. — Ar vrasa gwiziegez hag ar wella kentel eo en em anaout hag en em

zisprizout hon-unan. Beva hep derc'hel stad e-bed ac'hanomp ha prizout bepred ar re all zo ar vrasa hag ann huela furnez.

Ha pa welfac'h unan-bennag o pec'hi dirak ann holl, pe oc'h ober eun torfed braz-bennag, ne dlefac'h ket kredi evit se e vec'h gwelloc'h evit-han, rak ne ouzoc'h ket pegeit amzer e kendalc'hot hoc'h-unan er mad. Sempl omp holl; evit kement-se eo e tleit kredi n'euz den semploc'h evid-hoc'h-hu.

## EVIT HOR C'HELENN.

Diskaret eo bet ann den, o veza m'en em veule ha m'en em brize re he-unan. Sevel a ra a-nevez ha tenna a ra war-n-ezhan trugarez Doue, pa vez izel he galoun. N'eo ket dioc'h a oar, dioc'h a ra eo e vez prouezet pep den. Ar wiziegez beb ann oberiou mad ne bello gwenna den dirak Doue; enn enep, strisoc'h e vezo neuze he varnedigez. Evit gwir, ar wiziegez a zo eunn dra vad pa zeu digant Doue; evelato e vez aliez kiriek d'ann den da goueza er pec'hed. *Dre-z-hi e teu ann den d'en em c'houeza*, eme ann Abostol; dre-z-hi e teu da gaout re a fisians enn-han he-unan; dre-z-hi e teu d'en em zevel dreist ar re

all. Follentez ha pec'hed eo ober er c'hizze, rak ar wiziegez vrasa, kaer e deuz, ne d-eo nemet diwiziegez. E pleg ar galoun eo ema ar stad wella.

N'ankounac'haomp morse n'omp netra ac'hanomp hon-unan, n'hon euz netra, netra nemet ar pec'hed. N'ankounac'haomp morse e tleomp en em lakaat izeloc'h evit peb-unan : e rouantelez Jezuz-Krist, sonjit ervad, *ar re genta a vezo ar re ziveza, hag ar re ziveza a vezo ar re genta.*

---

## TREDE KENTEL.

**Diwar-ben kelennadurez ar wirionez.**

1. — Euruz eo ann hini a zo kelennet gant ar wirionez he-unan, gant ar wirionez oc'h en em ziskouez evel m'ema, hep spesou, hep komziou a ia gant ann avel. Hor skiantchou hag hor menosiou a ra d'e-omp fazia aliez; nebeud a dra a zeskomp gant-ho.

Na petra dalvezfe d'e-omp gouzout ann traou ne d-int ket anavezet c'hoaz pe ar re ne d-int nemeur, pa'z eo gwir, e deiz ar varn, Doue hor barner a davo war gement-se? Diskiant braz omp o tilezel ann traou a zo mad ha red, evit

en em rei da glask ann traou a zo dibaot hag a hell noazout ouz-omp. Daoulagad hon euz ha ne welomp berad.

2. — Na petra dal diviz diwar-benn ann dra-ma pe ann dra hont? Ann hini a vez ar Verb, Doue ar Map, o komz out-han, hen-nez a zo er-meaz a dregas dioc'h eur maread a zonjezonou. Digant ar Verb e teu pep tra, ha pep tra a lavar n'euz nemet unan : hen eo ar penn-kenta a gomz ouz-omp. Hep-z-han, den ne d-eo evit klevet mad tra e-bed, uag ive evit barn ervad.

Ann hini ne c'hoanta nemet eunn dra, hag a ra pep tra evit eunn dra, hag a wel pep tra enn eunn dra, hen-nez a hell beza sounn he galoun, hé-vinouez a vev e peoc'h hag e Doue. O Gwirionez a zo Doue, grit na vezinn nemet unan gan-e-hoc'h er garantez da viken.

Me a skuiz aliez o lenn hag o klevet kemend a draou; enn-hoc'h hep-ken ema kemend a fell d'in ha kemend am euz c'hoant da gaout. Ra davo ann dud gwiziek; ra davo dira-z-hoc'h, o va Doue, kement tra zo krouet; komzit ouz-in c'houi hep-keu.

3 — Seul vui en em 'denno aun den enn-han he-unan, ha seul vui ma vezo izel he galoun, seul easoc'h a ze ec'h hello deski kalz a draou ha traou ne'hel, ô veza ma skullo Doue war-n-ezhan sklerijen ann env. Ann him zo glann hag izel he galoun, ann hini a zo stard er mad, hen-nez ne vez ket dievez he spered ha pa rafe kalz a draou ; rak ober a ra pep tra evit Doue, ha n'en em glask ket he-unan e netra.

Mui a tra zo oc'h enebi ouz-hoc'h, muia tra zo o kreski hoc'h enkrez, eo c'hoantegesiou direiz ho kaloun. Eunn den mad hag a zoujans Doue, abarz ober netra, a dro hag a zistro e diabarz he galoun ar pez a fell d'ezhan da ober ; he oberiou n'int ket evit lakaat anezhan da heulia he zrouk-ioulou ; enn enep, plega a ra anezho hervez ar skiant vad.

Piou a rank stourm startoc'h evit ann hini a laka he boan d'en em drec'hi he-unan ? Hor brasa labour, hor labour hep distak a dlefe heza eta en em drec'hi hon-unan, dont da veza bemdez krevoc'h eget-omp hon-unan, ha dont da veza gwelloc'h-gwella enn eunn dra-bennag.

4. — Oc'h ar stad wella er bed-ma ez euz stag eunn drouk-bennag, hag ar skierijen hon euz n'ema ket hep tevalijen. Oc'h en em anaout mad he-unan, ann den a ia da gaout Doue dre eunn hent eeunoc'h eget o klask dout da veza gwiziek-braz.

Evit gwir ne oufed ket lavaret ez eo eunn dra fall ar wiziegez nag ann anaoudegez euz a eunn dra-bennag, pa'z int mad dre-z ho ho-unan, ha pa zeuont digant Doue. Evit kement-se, eur galoun c'hlann hag eur vuez vad a zo gwelloc'h a bep hent evit an traou-ze. Kalz a dud, o veza m'ho deuz muioc'h a aket da zont da veza gwiziek evit n'ho deuz da veva ervad, kalz a dud a' fazi aliez, ha goude poania ne c'hounezont tra, pe ne c'hounezont nemeur.

5. — Ma ve ann dud ken aketuz da vouga ho zechou fall ha da c'hrisieoua ar mad eûn ho c'haloun, ha ma'z int da zevel divizou kaer, ne welfed ket ken aliez a weach tud ken direiz ebarz ann abatiou. Hep ket a var, e deiz ar varn ne vezo ket goulennet ouz-omp petra hon devezo lennet; goulennet e vezo petra hon devezo

great; ne vezo ket goulennet ken-nebeut ha ni hon devezo prezeget kaer; goulennet e vezo ha ni hor hezo hevet hervez ar feiz hag e doujans Doue.

Livirit d'in : e peleac'h ema brema ar re vraz hag ann dud gwiziek hoc'h euz anavezet mad e-pad ma oant ? eo, e-pad n'oa hano nemet anezho? Re all a zo deuet enn ho goude, ha n'ouzoun ket hag hi ho deuz sonj brema euz ar re-ze. Brudet mad ha meulet e oant pa vevent; brema ne gomzer mui anezho.

6. — O! na peger buan e tremen gloar ar bed! Plijet gant Doue e vije het ho buez hervez ho deskadurez! Neuze ho divije lennet ho desket ervad. Dre ma'z int dihreder gant servich Doue, nag a dud en em goll dre ho gwiziegez ne dalvez netra! O veza ma kavont gwelloc'h en em zevel eget en em izelaat, dre-ze eo e troont gant avel ho huvreou.

7. — Braz eo evit gwir ann hini en deuz eur garantez vraz. Braz eo e-leal ann hini a zo bihan dirak he zaoulagad he-unan ha ne zalc'h stad e-bed euz ann enoriou brasa. Fur eo evit gwir ann hini a briz holl vadou ann douar evel

teil, evit gounid Jezuz-Krist. Gwiziek eo evit gwir ann hini a ra pep tra hervez Doue hag en em zilez he-unan.

### EVIT HOR C'HELENN.

Bez'ez euz diou gelennadurez; koulskoude n'euz nemet eur wirionez hep-ken: kelennadurez Doue, stard evel-d-han, kelennadurez ann dud, edro evel-d-ho. Doue a skuill he gelennadurez enn eneou a zo o c'hedal anezhi; hag ar sklerijen a ro d'ezho a zo eul loden anezhan he-unan, eul loden euz ar wirionez veo bepred. Ar wirionez-ze, kinniget d'ann holl, a zo roet puilloc'h d'ar re a zo izel ho c'haloun; hag o veza ma ouzont ne zeu ket ar wirionez-ze anezho ho-unan, o veza mac'h hellont koll anezhi e peb mare, o veza ive ne d-eo ket ar wirionez-zè evit sentiñ nep kiz ouz ar spered a vez skleréet gant-hi; ar re-ze, pa vez ar wirionez enn ho c'hers, n'em em veulont ket enn-ho hounan.

Dishevel-braz eo kelennadurez ann dud. O veza ma teu anezho ar gelennadurez-ze, en em veuli a reont enn abek d'ezhi : « *Ar menoz-ma a zo va zra; me eo am euz lavaret da genta ann dra-ma pe ann dra-hont; em raok-me ne ouie den netra euz ann dra-ze.* »

Map den, chetu da gomziou. Evelato

hep dale pell e vezo freuzet ar pez a rea levenez ann dud gwizick : da genta e c'hoarzer goap anezho; ho gwirionesiou a vez lekeat gevier; ho menosiou kaer a vez lekeat traou didalvez, ha goude-ze ne zonjer mui enn-ho. Gant ann amzer ez a bete zo-ken hano ann dud diskiant a grede ne dlient ket mervel.

O va Jezuz, roit d'in, me ho ped, ho kwirionez santel, evit ma viro oc'h va spered da fazia biken.

---

## PEDERVET KENTEL.

**Diwar-benn ar furnez enn hon oberiou.**

1. — Arabad eo kredi kemend a glever ha kemend a zonjer. Poueza a dleer pep tra hervez Doue gant furnez ha gant kalz a evez. Gwasa tra! Kentoc'h e kreder ann drouk evit ar mad, kentoc'h e trouk-prezeger evit na veuler ar re all, ker sempl omp! Ann dud fura ne gredont ket kèr buan kemend a lavarer d'ezho, o veza ma ouzont ez eo ann den douget d'ann droug hag e fazi aliez a-wale'h enn he gomziou.

Ann den fur na ra netra dievez, ne briz ket re he venosiou he-unan; ann den fur ne gred ket ken-neheud da holl gomziou ann dud, ha ne d-a ket affo da ziskuilla e pleg diskouarn ar re all ar pez a gred pe ar pez en deuz klevet.

Kemerit kuzul digant eunn den fur ha gwirion, ha kredit ez eo gwell d'e-hoc'h beza kelennet gant eur re-bennag a zo gwelloc'h evid-hoc'h, eget ne d-eo heulia menosiou ho spered. Dre ar vuez vad eo e teu ann den da veza fur hervez Doue ha gwiziek e meur a dra. Eunn den, seul vui e vezn izel a galoun ha sentuz oc'h Doue, seul vui a ze e vezo fur e pep tra, seul vrasoc'h a ze e vezo peoc'h he ene.

## EVIT HOR C'HELENN.

O veza ma tleomp ober pep tra evit plijout da Zoue, bezomp war evez e kement tra a reomp, ha tec'homp dioc'h ar pleg fall a laka ac'hanomp d'en em gaiet re. Den n'en em anavez ervad ha ne hell en em sturia he-unan; rak-se ez eo fur, abarz ober netra, kemeret ali, mar d-omp sentuz hag izel a galoun. Ann distisians hon euz ac'hanomp hon-unan a vir ouz-omp na gouezlemp er pec'hed hag a ra d'hor

c'haloun beza glann. *Mar kemerit kuzul, eme ar Skritur sakr, ne c'hoarvezo drouk e-bed gan-e-hoc'h, hag e viot digaset diwar ann hent fall.*

---

## PEMPVED KENTEL.

**Pa lenner ar Skritur sakr.**

1. — Ne d-eo ket komziou kaer, ar wirionez eo a dleer da glask pa lenner ar Skritur sakr. E-c'hiz ma'z eo het great al levriou santel, evel-se e tleont beza lennet. Gwell eo d'e-omp klask ar mad er Skritur sakr eget ne d-eo klask komziou kaer. Evel-se e tleomp lenn a galoun vad al levriou skrivet gant tud a feiz, ker kouls hag ar re zo bet great gant tud a zo lemm ho spered Na zellit ket oc'h brud ar skrivagner, n'euz fors d'e-hoc'h pe en deuz kalz a skiant pe n'en deuz ket; lennit dre garantez evit ar wirionez hep-ken. Na glaskit ket anaout piou a brezek, taolit evez hep-ken oc'h ar pez a lavar.

2. — Ann dud a dremen, gwirionez Doue a bado da viken. Doue n'en deuz

kemm evit den, hag a gomz ouz-omp e meur a zoare. Pa vezomp o lenn ar Skritur sakr, hor c'hoant re vraz da c'houzout pep tra a noaz aliez ouz-omp, dre ma fell d'e-omp klevet ha diviz, pa ve red tremen ha tevel.

Mar fell d'e-hoc'h ober ho mad, lennit gaot eur galoun eeun, gaot eur galoun leuo a feiz; ne glaskit morse heza prizet evel eunn den gwiziek. Goulennit kuzul a galoun vad, ha selaouit sioul komziou ar zent. Arahad eo d'e-hoc'h ober fae euz a lavariou ar re goz, rak ne brezegont ket heh abek.

## EVIT HOR C'HELENN.

Na petra eo ar skiant vad dre-z-hi heunan? Nemeur a dra. Ar feiz hep-ken, ar feiz a zo dreist kement zo a viskoaz da vikenn. Ann hini en deuz ar feiz a zo enn tu all d'ann hini ne ra nemet sonjal, hag eur galoun eeun ha displeg a dal muioc'h evit ar wiziegez a laka ann den d'en em brizout re he-unan. Hon tad kenta a zo en em gollet dre ma c'hoantaaz gouzout re; klask a rea ar wiziegez, hag e kavaz ar maro. Pa gomz Doue ouz-omp er Skritur sakr, ne fell ket d'ezhan deski d'e-

omp ar pez hon euz c'hoant da c'houzout, hogen hor sklerijenna e-kever ar pez a dleomp da ober. Rei a ra d'e-omp tro da ziskouez hor feiz; ha pa zeu hon ene da veza glann, Doue a vag anezhan gant ar garantez euz ar gwir vadou a zo holl ennhan he-unan. N'euz eta netra gwelloc'h evit lenn gant frouez al levriou santel eget beza izel a galoun. Ann hini a oar dre-z-ho peger bihan ha pegen dister eo, hen-nez a gerz araok enn hent he zilvidigez.

---

## C'HOUEC'HVED KENTEL.

### Diwar-benn ar c'hoantegesion direiz.

1. — Kelliez gweach ma teu e kaloun ann den c'hoantegesiou direiz, rak-tal e teu d'en em nec'hi. Ann hini en em briz re he unan, hag ann hini a zo re stag he galoun oc'h traou ar bed, ar re-ze n'ho deuz nepred peoc'h e-bed. Ar re baour a spered hag ar re a zo izel ho c'haloun a vev enn eur peoc'h braz.

Nep piou-bennag ne d-eo ket c'hoaz

maro a grenn d'ezhan he-unan, a vez temptet buan ha tree'het enn traou bihan ha dister. Ann hini zo dinerz he spered hag a zo, kouls lavaret, douget c'hoaz da blijaduresiou ar c'hik, bag a zo stag he galoun oc'h traou ar bed, hen-nez en deuz kalz a boan oc'h en em viret onthò. Rak-se e vez aliez mantret he galoun pa zeu da bellaat diout-ho; buan e teu zo-ken d'en em vrella mar fell d'eur rebennag enebi out-han.

2. — Hogen mar c'hoarvez d'ann denze ober dioc'h he c'hoant, rak-tal mouez he galoun bel laka nec'het, dre ma'z eo en em roet d'he zrouk-ioulou ne oufent e nep kiz digas d'ezhan ar peoc'h ma'z edo o klask. Ne d-eo ket eta oc'h en em rei d'he zrouk-ioulou, oc'h ober-penn d'ezho eo e kaver ar gwir beoc'h a galoun.

Ar peoc'h n'ema ket eta e kaloun ann den a gar plijaduresiou ar c'hik, nag e kaloun ann hini en em ro da draou ar bed. Ne gaver ar peoc'h nemet e kaloun ann den a gar madou ann ene hag a glask anezho a greiz be galoun.

### EVIT HOR C'HELENN.

Gwall bounner eo beac'h bugale Adam; c'hoantegesiou fall bo c'baloun ne dorront tamm. Dal ma kouezont er pec'hed, ez int bourreviet gant ann enkrez, gant rebechou c'houero ho ene. « *Oc'h en em veuli,* » *oc'h en em brizout re va-unan em dis-* » *megans, nec'het ha skuiz-maro gan-en* » *va-unan,* » eme sant Augustin o komz euz he iaouankiz direiz, « *ez eann pell* » *diouz-hoc'h, o va Doue, dre greiz hen-* » *chou n'oa nemet enkrez enn-ho.* »

Mar teu ann den d'en em rei d'he dechou fall, brasoc'h a ze e vezo he boan eget na ve oc'h ho zrec'hi. Mar d-eo diez ober penn d'ann drouk-ioulou, goude e teu eur peoc'h dudiuz-meurbed. Abarz stourm, en em lekeomp etre daouarn ann Aotrou Doue; stardomp stard, hag hep dale nemeur, hirio pe warc'hoaz marteze 'e vezimp treac'h; hor peoc'h goude a bado da viken.

---

## SEIZVED KENTEL.

**Red eo iakaat hor fisians e Doue hep-ken ha beza izel a galoun.**

1. — Ne d-eo ket fur ann hini a laka he fisians enn dud pe enn traou krouet.

N'ho pezet ket mez o servicha ar re all enn hano Jezuz-Krist; n'ho pezet ket mez mar d-oc'h paour er hed-ma. N'en em fisit ket enn-hoc'h hoc'h-unnan, hkit ho fisians e Doue hep-ken. Grit ar pez a hellit, hag e vezo Doue enn eunn tu gan-e-hoc'h.

2. — N'en em fisit ket enn ho kwiziegez nag e skiant den e-bed; kentoc'h e tleit lakaat ho fisians e gras Doue, rak hen eo a gennerz ar re zister hag a izela ar re ho deuz re vraz fisians enn-ho hounan. N'en em veulit ket evit ho madou mar hoc'h euz kalz anezho; n'en em veulit ket evit ho mignouned dre ma'z int gallouduz; en em veulit e Doue a ro pep tra hag a c'hoanta en em rei he-unan dreist pep tra.

Na veulit ket re ho nerz nag ho kened, rak ann distera klenved a dorr nerz ann den hag a ziskar he c'hened. N'en em blijit ket enn-hoc'h hoc'h-unan enn ahek d'ho kwiziegez ha d'ho spered, gant aoun na zisplijfac'h da Zoue; d'ezhan eo kement tra vad a zo enn-hoc'h.

3. — N'en em hrizit ket gwelloc'h evit ar re all, gant aoun na vec'h kavet fal-

hoc'h evit-ho gant Doue a oar petra zo e pep-hini ac'hanomp. N'eo em c'houezit ket enn abek d'hoc'h oberiou mad; rak barnedigesiou Doue a zo dishevel dioc'h barnedigesiou ano dud; ar pez a blij d'ann dud a zispliji aliez da Zoue. Mar d-euz eunn dra-bennag a vad ennhoc'h, kredi a dleit ez euz muioc'h c'hoaz er re all, evit ma choumot izel a galoun. Ne noazo ket ouz-hoc'h en em lakaat izeloc'h eget ann holl; hogen noazuz-braz e ve d'e-hoc'h en em lakaat ha pa ne ve nemet dreist eunn den hep-ken. Ann hini a zo izel he galoun, a zo atao ar peoc'h ganthan; ann den rok hag huel, hen-nez a vad a zo bepred drouk enn-han ha gwarisi eno he galoun.

### EVIT HOR C'HELENN.

Pa zeller piz oc'h ann den, pa weler pegen dinerz, pegen toc'hor eo, pa weler ar poaniou o lammet out-han a bep tu, pa weler tevalijen he spered, pa weler pegen douget eo d'ann drouk a vianik, ez oar souezet oc'h he welet, ha pa ve nemet eur weach hep-ken, oc'h en em veuli he-unan. Ha koulskoude, evel-se e c'hoarvez peurliesa gant ann dud, ken displet int! Enn

eur ober er c'hiz-ze, hervez a lavar sant Augustin, ar furnez a dec'h pell diouz-omp, rak bez'e fell d'a-omp beza hor mad hon-unan, e-c'hiz ma'z eo Doue he vad he-unan. Pebez follentez! Neuze ann den en em glask he-unan, en em veuli a ra e kement tra vad en deuz bet digant Doue, en em veuli a ra enn he gorf, enn he spered, enn he vugale, enn he vadou, o tiansav war-eunn-dro madelesiou he Grouer hag he Zalver. O na gwasa tra direiz! krenomp eta pa welomp e pleg hor c'haloun ann distera karantez ouz-omp hon-unan, pe mar teuomp d'en em garet gwelloc'h evit ann distera euz ann dud.

Sonj a dleomp da gaout aliez e Farizian ann Aviel. Dont a reaz da veza kabluz da Zoue oc'h en em garet re he-unan, oc'h ober fae euz ar Publikan a oe didamallet dre mac'h anavezaz n'oa netra nemet distervez. Evel he-ma leveromp euz a greiz hor c'haloun : *O va Doue, ho pezet truez ouz-in, me zo eur pec'her braz!*

---

## EIZVED KENTEL.

**Tec'het dioc'h re a vigaounach gant ann dud.**

1. — ***Na zigorit ket ho kaloun d'ann holl***; kemerit kuzul digant eunn den fur hag a zoujans Doue Ne zarempre-

dit ket re ann dud iaouank nag ive tud ar bed. Ne roit lore'h e-bed d'ar re binvidik, ha ne glaskit ket en em ziskouez dirak ar re vraz. Darempredit ar re vihan, ar re a zo izel a galoun, ann dud a zoujans Doue hag a vuez vad; komzit aliez gant-ho diwar-benn madou ann ene.

2. — Na rit nep mignounach gant plac'h e-bed; hogen pedit Doue evit kement plac'h vad a zo. Na c'hoantait beza mignoun a galoun nemet da Zoue ha d'he Elez, ha na c'hoantait ket beza anavezet gant ann dud. Red eo karet ann dud holl; ne zere ket darempredi re anezho.

A-wechou e talc'homp stad, dioc'h ho brud, euz a dud ne anavezomp ket; koulskoude pa en em ziskouezont dirazomp, e kavomp abek enn-ho. A-wechou all o kredomp plijout d'ar re all o tarempredi anezho, ha neuze eo e tisplijomp muioc'h d'ezho, pa welont hon techou fall.

### EVIT HOR C'HELENN.

Ne dleomp ket en em rei d'ann dud; da Zoue eo e tleomp en em rei enn-holl-

d'ann-holl. Ann hini a zarempred re ann dud a zinerz he galoun oc'h he ranna etre Doue hag ar bed; ann den a dle beva evel pa ve distag dioc'h ann douar. *Trei a dleomp hon ene etrezek ann env*, eme ann Abostol.

---

## NAVED KENTEL.

**Red eo d'ann den senti oc'h eur mestr e pep stad, ha plega d'ezhan.**

1. — Eunn dra vad-meurbed eo senti oc'h eur mestr, heb ober dioc'h hor roll hon-unan. Gwelloc'h eo senti eget ne d-eo gourc'hemenn.

Kalz a dud a bleg d'ho mestr kent dre heg eget dre garantez; ar re-ze ho deuz kalz a boan hag en em glemm evit nebent a dra. Biken n'ho devezo ar gwir frankiz a galoun, anez senti a c'hrad vad hag hervez Doue.

2. — E pe leac'h-bennag ez eot, ne gavot ket ar peoc'h na ne blegit ket da eur mestr a greiz ho kaloun. Fazia a ra kalz a dud o kredi a vezint gwelloc'h enn eul leac'h all. Evit gwir pep-hini ac'hanomp

a gar ober dioc'h m'en deuz c'hoant, hag a gav gwelloc'h ar re a zo a-nnan gant-han. Koulskonde, mar d-ema Doue eun hon touez, ez eo red d'e-omp a-wechou, evit kaout ar peoc'h, dilezel hor menosiou hon-unan.

3. — Piou eo ann den a oar pep tra penn-da-benn? Na fisiit ket eta re enn ho menosiou hoc'h-unan, ha selaouit ivez a galoun vad menosiou ar re all. Mar d-eo mad ho menoz, ha mar tiskrogit anezhan dre garantez evit Doue, evit ober dioc'h menoz eunn all, muioc'h a ze a vad a reot d'e-hoc'h hoc'h-unan.

Abez em euz klevet ez eo gwell kemeret kuzul evit ne d-eo rei. Rak menoz pep-hini a hell beza mad; evit kement-se, neb a choum hep trei gweach e-bed gant ar re all, pa vez red, hervez ar skiant-vad, hen-nez a ziskouez ez eo penn fall hag en em briz re he-unan.

### EVIT HOR C'HELENN.

Jezuz-Krist a zo bet sentuz bete mervel, bete mervel war ar groaz. Piou goude-ze ne fallfe ket d'ezhan senti? Ne ve reiz e-bed war ann douar, ne ve buez vad e-bed,

ma rafe pep-hini evel ma karfe ober. Senti zo al liamm a eren ann den oc'h ann den hag oc'h Doue ; senti a zo diazez ar peoc'h ha kef karantez ann dud etre-z-ho. Ann tiegeziou, ar rouantelesiou, ann lliz ne oufent padout hep senti. Senti zo ar furnez vrasa ha stad wella ann den ; senti a vir ac'hanomp dioc'h fazi ha dioc'h pec'hed.

Petra eo ar fazi? Kredennou fall ann den ne fell ket d'ezhan senti ouz hini e-hed, ha ne ra nemet diout-han he-unan. Petra eo ar pec'hed? Oberiou fall ann den direiz ne fell ket d'ezhan senti ouz hini e-bed, ha ne ra nemet diout-han he-unan. — Livirit, me ho ped, oc'h piou eo rankout d'e-omp-ni senti? Oc'h eunn den evel-d-omp? — Tra, tra; eun den n'en deuz ket da welet war ann den; dre nerz eo e laka ar re all da blega d'ezhan, ha mar teu da c'hourc'hemenn eunn dra-bennag anezhan he-unan, a-enep gwir eo. *Doue a zo ar Roue holl-c'halloudek, n'euz nemet-han; digant-han e teu hag e tired ann nerz hag ar gwir c'halloud*, eme ann Abostol.

Enn eur zenti eta ouz ann eskibien, ouz ar roue, ouz hon tad hag oc'h kemend hini en deuz het digant Doue karg ac'hanomp evit ober hor mad, e sentomp oc'h Doue he-unan. Euruz eo ann den a heul ar gelennadurez-ma; neuze e vez distag dioc'h ar fazi, dioc'h ar gwall-ioulou, hag

ec'h hell beva er gwir frankiz a ro Doue d'he vugale.

## DEKVED KENTEL.

**Ne dleer ket komz hep ma ve red.**

1. — Tec'hit muia mac'h hellot dioc'h tregas ar hed, rak noazout kalz a ra komz euz a draou ann douar, ha pa ve gant eur galoun eeun. Buhan a-wale'h e vez saotret ha touellet hon ene, o veza m'en em brizomp re hon-unan. Nousped gweach e karfenn n'em hije lavaret ger, ha ne vijenn ket het e-touez ann dud! Na perak eta e kavomp-ni ken eaz komz ha diviz etre-z-omp, pa'z eo gwir e kavomp peurliesa hor c'haloun dieaz pa davomp goude? Ni a gav eaz komz evelse, dre ma klaskomp, gant divizou e-leiz, en em frealzi ann eil egile, hag en em ziskarga euz ar beac'h menosiou a skuiz ac'hanomp.

2. — Kalz a vad a ra d'e-omp komz euz ar pez a garomp pe a c'hoantaomp da gaout, hag euz ann traou a ra poan d'e-omp. Kement-se holl, siouaz, ne dal netra peurliesa, rak frealzidigez ar bed a zeu

diwar goust frealzidigez Doue, hag a ra d'e-omp koll gwir frealzidigez ann ene. Die-ze eta eo red d'e-omp teurel evez ha pidi Doue, enn aoun na'z afe ann amzer da goll.

Mar d-eo mad komz, komzit evit en em gelenn hervez Doue. Hor boaziou fall hag hon diegi da gerzet araok enn hent hor zilvidigez, eo a vir muia ouz-omp da deurel evez oc'h hor c'homziou. Koulskoude ann divizou santel, dreist holl ar re a vez etre tud a zo spered Doue enn-ho, a ro d'e-omp kalz a nerz evit kreski hor zautelez.

EVIT HOR C'HELENN.

*E deiz ar varn*, eme ann Aviel, *ann den a ranko rei kred euz a gement ger goullo en devezo lavaret.* Arabad eo d'e-omp beza souezet gant kement-se, rak buez ann den ne d-eo ket eur c'hoari : traoù spountuz a hell c'hoarvezout gant-han da bep mare. Ann amzer emoc'h o laerez breman dre ziviz diwar-benn netra, ann amzer-ze a zo bet roet d'e-hoc'h da c'hounid ann env. Gwelit breman petra a rit anezhi? Ha koulskoude piou a oar hag ho puez a vezo astennet d'e-hoc'h euz a dreuz eunn neuden hep-ken.

## UNNEKVED KENTEL.

**Evit kaoud peoc'h ann ene ha mont war gresk er fornez.**

1. — Braz e ve peoc'h hon ene ma
e garfemp ket gouzout ar pez a ra hag
lavar ar re all; ne zell ket ann traou-
e ouz-omp. Penaoz ec'h hellfe beva pell
peoc'h ann hini a zo luiet gant traou ar
e all, pe ann hini a glask trei he spered
e'h ann traou a-ziaveaz, ha ne zistro
lhaot pe nemeur enn-han he-unan?
Euruz eo ar re a zo eeun ho spered; braz
vezo ho feoc'h!

2. — Penaoz eo deuet lod euz ar zent
la veza ker santel ha da drei ho c'ha-
oun war-zu traou ann env? O poania
stard evit plega ho gwall-ioulou. Evel-se
eo int deuet d'en em rei da Zoue enn-
oll-d'ann-holl, ha d'en em zistaga dioc'h
oep tra evit ober ho zilvidigez.

Evid-omp-ni hon euz re a labour gant
hon techou fall; re a boan a gemeromp
gant traou ar bed. Dibaot eo d'e-omp
ree hi a-grenn unan hep-ken euz hon

hou fall ; n'omp ket birvidik da vont
ndez araok enn'henf hor zilvidigez.
e-ze, siouaz, ez omp bepred ien ha
uar.

3. — Ma vemp-ni maro a-grenn d'e-
p hon-unan, ma ve hon ene distag
grenn dioc'h traou ar bed, ec'h hell-
mp saouri traou ann env, hag anaout
ger mad eo sevel hon ene war-zu Doue.
Muia tra a noaz ouz-omp eo dre ma
ntomp oc'h hor gwall-ioulou hag oc'h
n techou fall, ha dre ma'z omp diga-
un da gerzet dre hent ar zent. Pa
gwez gan-e-omp ann distera poan,
k-tal e fallaomp, hag e troomp oc'h
nn dud evit en em zic'hlac'hari.

4. — Ma lakafemp hor poan da stourm
vel tud kalounek, neuze e welfemp hep
ar e-hed dourn Doue o tont euz ann
uv d'hor skoazia Rak Doue a ro bepred
erz ha kalonu d'ar re a zalc'h penn
c'h ho gwall-ioulou hag ho deuz fisians
nn he c'hras : evit hor lakaat da veza
reac'h eo e laka ac'hanomp da stourm.

Ne hado ket pell amzer hor c'harantez
ouz Doue. mar kav d'e-omp ena ar san-
tela stad a vuez o viret ann traon a-zia-

denomp éta ann drouk,
gwall-ioulou, hag e vezo
c'h.

ellfemp pep bloaz difram-
g all, eum tech fall hep-
ep dale tud santel. Enep
arvez aliez gau-e-omp,
t a reomp a-wechou ez
ha santeloc'h enn deisiou
ouz kuiteet ar bed, eget
ude.

fe kreski hor c'harantez
dez ive e tlefemp dont
a. Koulskoude, breman e
ket bihan dra, mar gell
erc'hel eunn elven hep-
he garantez genta evit
mp, enn deisiou kenta,
-bennag ouz-omp hon-
mp goude-ze ober pep
.

dra boaniuz eo d'ann
uz fall, ha poaniusoc'h
u dra-bennag a-enep
Koulskoude ma ne hel-
e'hi enn traou dister,

aoz ec'h hellot-hu en em drec'hi enn ou a zo diesoc'h?

Harzit mad oc'h ho kwall-ioulou pa unont, ha torrit ho poasiou fall, enn n ne bounnerafent ho peac'h nebeut a eut. O ma oufac'h peger braz e ve c'h hoc'h ene, ha pegen eurus e ve re all mar karfac'h beva ervad, neuze pe, me gred, muioc'h a aket da greski santelez!

## EVIT HOR C'HELENN.

*un-e-hoc'h e lezann va feoc'h, d'e-hoc'h ann va feoc'h; gwelloc'h eo eget ar 'h a ro ar bed*, eme Jezuz-Krist. Pebez lez! Pebez karantez! Pebez kelenna-z!

nn dud holl a gar ar peoc'h; ra oue-'ta ez eus diou beoc'h war ann douar: 'h Jezuz-Krist ha peoc'h ar bed. Ar a lavar d'ann den a-wechou: da ga-zo reustlet gant c'hoant ann enoriou; sao, en em huela bepred; da galoun rignet gant c'hoant ar madou; das-anezho a c'hrac'hel, na choum morse bana. A-wechou all e lavar: da galoun ignet gant c'hoant ar plijaduresiou, ro holl da wall-ioulou da gorf, oc'h evel-se ez pezo ar peoc'h. Gaouiad

c'h ar bed ne zigas d'ann den
oaniou, ann enkrez, ann doan;
he galoun nemet ar broudou
houero.
sta-vad a lavar : *En em drec'hit
, stourmit oc'h ho kwall-ioulou,
antegesiou ho kaloun, torrit ho
ll.* Hag ann hini a zent oc'h he
nennou a vev enn eur peoc'h
urbed. Ankeniou ha poaniou ar
alded ann dud, ar gwall-gas,
d ne hell tevalaat peoc'h he
'h ha gwelloc'h eo ar peoc'h-
ment a oufet lavaret ; heulia a
beteg enn he dremenvan, heu-
zhan beteg enn env e pe leac'h
en distak e-bed d'he euruzded.

---

## OUZEKVED KENTEL.

eo d'e-omp gouzanv eur boan-bennag.

lad eo d'e-omp gouzanv a-we-
oan hag eunn enebiez-bennag;
nt d'ann den dont enn-han he-
d'ezhan da anaout ne d'eo
n divroad er bed-man, ha ne
out fisians e netra a gemend a
n douar.

Talvoudek eo d'e-omp e teufe a-we-
u eunn dra-bennag da anebi ouz-omp
ne ve great stad e-bed pe nemeur
anomp, petra-bennag e ve mad bon
riou hag hor menosiou. Kement-se a
liez d'e-omp en em izelaat, hag a vir
omp d'en em brizout re hon-unan.
evit gwir, pa vezomp disprizet gant
dud, ha pa ne zale'her stad e-bed
anomp, neuze 'gant mui a bast e
skomp Doue a well e gweled hor
loun.

2. — Dre-ze 'ta ann den a dlefe beza
stag oc'h Doue n'en defe,ezomm e-
da glask frealzidigez ann dud. Pa
ankeniet eunn den a zo eeun he
oun, pa vez bourreviet gant he wall-
ou, neuze e teu da welet skleroc'h en
ezomm euz a Zoue, o veza ne d-eo
evit ober anezhan be-unan nep tra
e-bed.
neuze ez eo glac'haret, hag ec'h hir-
d eun eur bedi Doue e-kreiz ar poa-
ema o c'houzanv. Neuze, skuiz o
keit amzer, e karfe gwelet ar maro
ont da zistaga he galoun dioc'h ar
evit her lakaat da veza gant Jezuz-

a gar ober dioc'h m'en deuz c'hoant, hag a gav gwelloc'h ar re a zo a-unan gant-han. Koulskoude, mar d-ema Doue eun hon touez, ez eo red d'e-omp a-wechou, evit kaout ar peoc'h, ddezel hor menosiou hon-unan.

3. — Piou eo ann den a oar pep tra penn-da-benn? Na fisit ket eta re enn ho menosiou hoc'h-unan, ha selaouit ivez a galoun vad menosiou ar re all. Mar d-eo mad ho menoz, ha mar tiskrogit anezhan dre garantez evit Doue, evit ober dioc'h menoz eunn all, muioc'h a ze a vad a reot d'e-hoc'h hoc'h-unan.

Aliez em euz klevet ez eo gwell kemeret kuzul evit ne d-eo rei. Rak menoz pep-hini a hell beza mad; evit kement-se, neb a choum hep trei gweach e-bed gant ar re all, pa vez red, hervez ar skiant-vad, hen-nez a ziskouez ez eo penn fall hag en em briz re he-unan.

### EVIT HOR C'HELENN.

Jezuz-Krist a zo bet sentuz bete mervel, bete mervel war ar groaz. Piou goude-ze ne fallfe ket d'ezhan senti? Ne ve reiz e-bed war ann douar, ne ve buez vad e-bed,

-ma rafe pep-hini evel ma karfe ober. Senti zo al liamm a eren ann den oc'h ann den hag oc'h Doue; senti a zo diazez ar peoc'h ha kef karantez ann dud etre-z-ho. Ann tiegesiou, ar rouantelesiou, ann Iliz ne oufent padout hep senti. Senti zo ar furnez vras ha stad wella ann den; senti a vir ac'hanomp dioc'h fazi ha dioc'h pec'hed.

Petra eo ar fazi? Kredennou fall ann den ne fell ket d'ezhan senti ouz hini e-bed, ha ne ra nemet diout-han he-unan. Petra eo ar pec'hed? Oberiou fall ann den direiz ne fell ket d'ezhan senti ouz hini e-bed, ha ne ra nemet diout-han he-unan. — Livirit, me ho ped, oc'h piou eo rankout d'e-omp-ni senti? Oc'h eunn den evel-d-omp? — Tra, tra; eun den n'en deuz ket da welet war ann den; dre nerz eo e laka ar re all da blega d'ezhan, ha mar teu da c'hourc'hemenn eunn dra-bennag anezhan he-unan, a-enep gwir eo. *Doue a zo ar Roue holl-c'halloudek, n'euz nemet-han; digant-han e teu hag e tired ann nerz hag ar gwir c'halloud,* eme ann Abostol.

Enn eur zenti eta ouz ann eskibien, ouz ar roue, ouz hon tad hag oc'h kemend hini en deuz bet digant Doue karg ac'hanomp evit ober hor mad, e sentomp oc'h Doue he-unan. Euruz eo ann den a heul ar gelennadurez-ma; neuze e vez distag dioc'h ar fazi, dioc'h ar gwall-ioulout, hag

ec'h hell heva er gwir frankiz a ro Doue d'he vugale.

---

## DEKVED KENTEL.

**Ne dleer ket komz hep ma ve red.**

1. — Tec'hit muia mac'h hellot dioc'h tregas ar bed, rak noazout kalz a ra komz euz a draou ann douar, ha pa ve gant eur galoun eeun. Buhan a-walc'h e vez saotret ha touellet hon ene, o veza m'en em hrizomp re hon-unan. Nousped gweach e karfenn n'em hije lavaret ger, ha ne vijenn ket het e-touez ann dud! Na perak eta e kavomp-ni ken eaz komz ha diviz etre-z-omp, pa'z eo gwir e kavomp peurliesa hor c'haloun dieaz pa davomp goude? Ni a gav eaz komz evelse, dre ma klaskomp, gant divizou e-leiz, en em frealzi ann eil egile, hag en em ziskarga euz ar beac'h menoziou a skuiz ac'hanomp.

2. — Kalz a vad a ra d'e-omp komz euz ar pez a garomp pe a c'hoantaomp da gaout, hag euz ann traou a ra poan d'e-omp. Kement-se holl, siouaz, ne dal netra peurliesa, rak frealzidigez ar hed a zeu

diwar goust frealzidigez Doue, hag a ra d'e-omp koll gwir frealzidigez ann ene. Dre-ze eta eo red d'e-omp teurel evez ha pidi Doue, enn aoun na'z afe ann amzer da goll.

Mar d-eo mad komz, komzit evit en em gelenn hervez Doue. Hor boa/iou fall hag hon diegi da gerzet araok enn hent hor zilvidigez, eo a vir muia ouz-omp da deurel evez oc'h hor c'homziou. Kouls-koude ann divizou santel, dreist holl ar re a vez etre tud a zo spered Doue enn-ho, a ro d'e-omp kalz a nerz evit kreski hor zantelez.

## EVIT HOR C'HELENN.

*E deiz ar varn*, eme ann Aviel, *ann den a ranko rei kred euz a gement ger goullo en devezo lavaret*. Arabad eo d'e-omp beza souczet gant kement-se, rak buez ann den ne d-eo ket eur c'hoari; traou spountuz a hell c'hoarvezout ganthan da bep mare. Ann amzer emoc'h o laerez breman dre zivizou diwar-benn netra, ann amzer-ze a zo bet roet d'e-hoc'h da c'hounid ann env. Gwelit breman petra a rit anezhi? Ha koulskoude pion a oar hag ho puez a vezo astennet d'e-hoc'h euz a dreuz eunn neuden liep-ken.

## UNNEKVED KENTEL.

**Evit kaoud peoc'h ann ene ha mont war gresk er furnez.**

1. — Braz e ve peoc'h hon ene ma ne garfemp ket gouzout ar pez a ra hag a lavar ar re all; ne zell ket ann traou-ze ouz-omp. Penaoz ec'h hellfe beva pell e peoc'h ann hini a zo luiet gant traou ar re all, pe ann hini a glask trei he spered oc'h ann traou a-ziaveaz, ha ne zistro dibaot pe nemeur enn-han he-unan? Euruz eo ar re a ze eeun ho spered; hraz e vezo ho feoc'h!

2. — Penaoz eo deuet lod euz ar zent da veza ker santel ha da drei ho c'haloun war-zu traou ann env? O poania stard evit plega ho gwall-ioulou. Evel-se eo int deuet d'en em rei da Zoue ennholl-d'ann-holl, ha d'en em zistaga dioc'h pep tra evit ober ho zilvidigez.

Evid-omp-ni hon euz re a lahour gant hon techou fall; re a boan a gemeromp gant traou ar bed. Dibaot eo d'e-omp trec'hi a-grenn unan hep-ken euz hon

techou fall; n'omp ket birvidik da vont hemdez araok enn hent hor zilvidigez. Dre-ze, sionaz, ez omp bepred ien ha klouar.

3. — Ma vemp-ni maro a-grenn d'e-omp hon-unan, ma ve hon ene distag a-grenn dioc'h traou ar bed, ec'h hellfemp saouri traou ann env, hag anaout peger mad eo sevel hon ene war-zu Doue.

Muia tra a noaz ouz-omp eo dre ma sentomp oc'h hor gwall-ioulou hag oc'h hon techou fall, ha dre ma'z omp digaloun da gerzet dre hent ar zent. Pa zigwez gan-e-omp ann distera poan, rak-tal e fallaomp, hag e troomp oc'h ann dud evit en em zic'hlac'hari.

4. — Ma lakafemp hor poan da stourm evel tud kalounek, neuze e welfemp hep mar e-bed dourn Doue o tont euz ann env d'hor skoazia Rak Doue a ro bepred nerz ha kaloun d'ar re a zalc'h penn oc'h ho gwall-ioulou hag ho deuz fisians enn he c'hras: evit hor lakaat da veza treac'h eo e laka ac'hanomp da stourm.

Ne bado ket pell amzer hor c'harantez ouz Doue, mar kav d'e-omp ema ar santela stad a vuez o viret ann traou a-zia-

veaz. Disc'hrisienuomp eta ann drouk, trec'homp hor gwall-ioulou, hag e vezo hon ene e peoc'h.

5. — Ma hellfemp pep bloaz diframma, grisiou hag all, eunn tech fall hepken, e vemp hep dale tud santel. Enep tra eo a c'hoarvez aliez gan-e-omp, siouaz! Gwelet a reomp a-wechou ez oamp gwelloc'h ha santeloc'h enn deisiou kenta ma hon euz kuitect ar bed, eget meur a vloaz goude.

Bemdez e tlefe kreski hor c'harantez evit Doue; bemdez ive e tlefemp dont gwelloc'h-gwella. Koulskoude, breman e kreder ne d-eo ket bihan dra, mar gell nnan-bennag derc'hel eunn elven hepken euz a dan he garantez genta evit Doue. Mar karfemp, enn deisiou kenta, euebi eunn dra-bennag ouz-omp honnnan, ec'h hellfemp goude-ze ober pep tra eaz ha laouen.

6. — Eunn dra boaniuz eo d'ann den terri eur voaz fall, ha poaniusoc'h c'hoaz ober eunn dra-bennag a-enep d'ezhan he-unan. Koulskoude ma ne helfet ket en em drec'hi enn traou dister,

penaoz ec'h hellot-hu en em drec'hi enn traou a zo diesoc'h?

Harzit mad oc'h ho kwall-ioulou pa zihunont, ha torrit ho poasiou fall, enn aoun ne bounnerafent ho peac'h nebeut a nebeut. O ma oufac'h peger braz e ve peoc'h hoc'h ene, ha pegen euruz e ve ar re all mar karfac'h beva ervad, neuze ho pe, me gred, muioc'h a aket da greski ho santelez!

## EVIT HOR C'HELENN.

*Gan-e-hoc'h e lezann va feoc'h, d'e-hoc'h e roann va feoc'h; gwelloc'h eo eget ar peoc'h a ro ar bed*, eme Jezuz-Krist. Pebez madelez! Pebez karantez! Pebez kelennadurez!

Ann dud holl a gar ar peoc'h; ra ouezint 'ta ez euz diou beoc'h war ann douar: peoc'h Jezuz-Krist ha peoc'h ar bed. Ar bed a lavar d'ann den a-wechou: da galoun zo reustlet gant c'hoantann enoriou; sao, sao, en em huela bepred; da galoun zo krignet gant c'hoant ar madou; dastum anezho a c'hrac'hel, na choum morse da chana. A-wechou all e lavar: da galoun zo krignet gant c'hoant ar plijadüresiou, en em ro holl da wall-ioulou da gorf, oc'h ober evel-se ez pezo ar peoc'h. Gaouiad

divez! Peoc'h ar bed ne zigas d'ann den nemet ar poaniou, ann enkrez, ann doan; ne zigas d'he galoun nemet ar broudou lemm ha c'houero.

Jezuz Krist a-vad a lavar : *En em drec'hit hoc'h-unan, stourmit oc'h ho kwall-ioulou, trec'hit c'hoantegesiou ho kaloun, torrit ho poasiou fall.* Hag ann hini a zent oc'h he c'hourc'hemennou a vev enn eur peoc'h dudiuz-meurbed. Ankeniou ha poaniou ar vuez, dislealded ann dud, ar gwall-gas, netra e-bed ne hell tevalaat peoc'h he ene. Brasoc'h ha gwelloc'h eo ar peoc'h-ze eget kement a oufet lavaret; heulia a ra ann den beteg enn he drémenvan, heulia a ra anezhan beteg enn env e pe leac'h ne vezo biken distak e-bed d'he euruzded.

---

## DAOUZEKVED KENTEL.

### Talvoudek eo d'e-omp gouzanv eur boan-bennag.

1. — Mad eo d'e-omp gouzanv a-wechou eur boan hag eunn enebiez-bennag; ober a reont d'ann den dont enn-han he-unan, o rei d'ezhan da anaout ne d'eo nemet eunn divroad er bed-man, ha ne dle ket kaout fisians e netra a gemeud a zo war ann douar.

Talvoudek eo d'e-omp e teufe a-wechou eunn dra-bennag da enebi ouz omp ha ne ve great stad e-bed pe nemeur ac'hanomp, petra-bennag e ve mad hon oberiou hag hor menosiou. Kement-se a ra aliez d'e-omp en em izelaat, hag a vir ouz-omp d'en em brizout re hon-unan. Hag evit gwir, pa vezomp disprizet gant ann dud, ha pa ne zalo'her stad e-bed ac'hanomp, neuze gant mui a bast e klaskomp Doue a well e gweled hor c'haloun.

2. — Dre-ze 'ta ann den a dlefe beza ker stag oc'h Doue n'en defe ezomm e-bed da glask frealzidigez ann dud. Pa vez ankeniet eunn den a zo eeun he galoun, pa vez hourreviet gant he wallioulou, neuze e teu da welet skleroc'h en deuz ezomm euz a Zoue, o veza ne d-eo ket evit ober anezhan he-unan nep tra vad e-bed.

Neuze ez eo glac'haret, hag ec'h hirvoud enn eur bedi Doue e-kreiz ar poaniou ema o c'houzanv. Neuze, skuiz o veva keit amzer, e karfe gwelet ar maro o tont da zistaga he galoun dioc'h ar bed, evit her lakaat da veza gant Jezuz-

Krist. Neuze ivez e teu da welet ne heller kaout war ann douar na gwir fisians na gwir beoc'h e-bed.

### EVIT HOE C'HELENN.

Na petra dal ann den? Ann den he-unan ne oar se nemet pa stag ann enkrez hag ar boan out-han. Ann hini en deuz pep tra dioc'h he c'hoant, a lez he ene da voredi, siouaz d'ezhan. Pa zihuno, Doue a lavaro d'ezhan: *N'ankounac'haat ket hoc'h euz bet ho madou war ann douar.*

Er bed-man ar poaniou a zeu euz a garantez Doue: mad int da greski hor feiz; ober a reont d'e-omp talvezout muioc'h dirak Doue, o lakaat ac'hanomp hevel oc'h Jezuz-Krist. *Red e oa da Jezuz-Krist gouzanv*, eme ann Aviel, *ha mont d'he c'hloar dre hent ar poaniou.*

---

## TRIZEKVED KENTEL.

**Evit derc'hel penn oc'h ann temptasionou.**

1. — Keit ha ma vezimp er bed-ma, ne oufemp morse beza heb enkrez. Rakse Job a lavar: ***Buez ann den war ann douar a zo eur brezel hep paouez***

Pep-hini ac'hanomp a dle eta beza war evez e-kenver he wall-ioulou ha pedi Doue bepred, gant aoun na rofe tu d'aun drouk-spered da lakaat anezhan da fazia. Aun aerouant, m'hen argarz, ann aerouant ne zerr lagad, dihun ema bepred, ne ra nemet redek tu-ma tu-hont, o klask ann dro da zispenn unan-bennag.

N'euz den ker fur ha ker santel, na vez enkrezet a-wechou gant ann temptasionou; ha ne oufemp ket beza kuit a-grenn diout-ho.

2. — Koulskoude ez eo talvoudek-braz d'aun den heza reustlet gant ann temptasionou, peger poaniuz ha pegen diez-bennag eo d'ezhan enebi out-ho; rak dre-z-ho e teu ann den d'en em izelaat ha da veza glann; dre-z-ho e teu he spered da veza sklereet.

Ann holl zent a zo bet stardet aliez gant ann temptasionou hag ho deuz lekeat anezho da dalvezout Ar re a-vad a zo bet tree'het gant ho gwall-ioulou, ar re-ze ho deuz pec'het hag a zo en em gollet, siouaz d'ezho. N'euz stad e-bed ker santel, n'euz leac'h ken distro ne gaver enn-ho temptasionou ha poaniou.

3. — Keit ha ma vevimp, nepred ne vezimp diwallet a-grenn dioc'h ann temptasionou, rak enn-omp hon-unan ema grisien ann drouk-ioulou, o veza ma'z omp douget d'ar pec'hed enn eur c'henel. Kerkent ha mac'h ehan eunn demptasion, rak-tal e teu eunn all war he lerc'h; evel-se e rankomp hepred gouzanv eur boan-bennag, rak kollet hon euz euruzded hor stad genta.

O klask tec'het dioc'h ann temptasionou, kalz a dud ho deuz goude gwasoc'h lamm digant-ho. Ne d-eo ket a-walc'h tec'het evit heza treac'h, red eo d'e-omp gouzanv hor poaniou heh en em glemm, ha beza e gwirionez izel a galouu, evit dont da veza krevoc'h eget hon holl enebourien.

4. — Ann hini a dec'h dioc'h ann drouk heb he zisc'hrisienna euz he galoun, ne d-ai nemeur war wellaat; enn enep, ann temptasionou a zirollo hubanoc'h war-n-ezhan, hag e vezo gwasoc'h evit diagent.

Mar d-ema Doue enn eunn tu gan-ehoo'h, e trec'hot gwelloc'h a ze ho kwallioulou oc'h oher pena d'ezho neheud a

nebeud hag o c'houzanv ho poan gant nerz-kaloun, eget na rafac'h o stourm ont-ho stard hag heb ehana. Kemerit kuzul aliez pa viot temptet, ha ne vezit ket re striz oc'h neb a vez temptet. Kentoc'h e tleit frealzi anezhan, evel ma karfac'h e vec'h frealzet hoc'h-unan.

5. — Penn abek ann holl demptasiou a zo enn-omp hon-unan, dre ma'z omp edro ha dre n'hon euz nemet nebeut a fisians e Doue. Rak, e-c'hiz eul lestr hep stur a zo taolet ha distaolet gant ar c'hoummou, evel-se ann den a zo lemptet e meur a zoare, pa vez laosk he galoun ha pa ne zalc'h ket mad d'he venosiou.

Dre ann tan ec'h anavezer ann houarn mad; dre ann demptasion ec'h anavezer ann den santel. A-wechou ne ouzomp ket petra dalvezomp hon-unan; ann demptasion avad a zesk d'e-omp petra omp.

6. — Red eo d'e-omp tenrel evez mad, dreist-holl pa en em ziskouez ann drouk-spered, rak neuze e vezo easoc'h d'e-omp heza treac'h d'ezhan, o prenna out-han dor hor c'haloun hag o vont enn

he raok, kerkent ha ma teu da glask digor.

Eunn den zo en deuz lavaret gwechall-goz :

*Trouc'het ar c'henta drouk; dalristaga 'r c'hlenved*
*Eul louzou divezad n'en deuz galloud e-bed.*

Ne zeu da genta er spered nemet eur sonj fall hep-ken; war he lerc'h e teu eur faltazi gre; goude e teu ar blijadur, ann direizamand hag aotre ar galoun Evel-se aun drouk-spered a ia nebeut a nebeut bete gweled ar galoun, pa ne zalc'her ket penn out-han da genta. Seul vui ma tale ann den digaloun da stourm, seul dinersoc'h a ze e teu bemdez, seul krevoc'h ive e teu bemdez ann aerouant enn he enep.

7. — Tud zo hag a vez enkrezet gwasa gant ann temptasionou, pa vezont a nevez zo en em roet da Zoue; re all goude beza he servichet pell amzer. Hiniennou zo n'ho deuz, kouls lavaret, peoc'h e-bed hed ho buez; lod all ne d-int temptet nemet eunn nebeut, hervez ma'z eo bet lekeat gant furnez ha gant barnedigez ann Aotrou Doue; hen eo a bouez ann dud dioc'h ma talvezont, hag

a ra pep tra evit silvidigez ar re en deuz great eunn dihab anezho.

8. — Arabad eo eta d'e-omp en em zigalounekaat pa vezomp enkrezet gant anu temptasionou; startoc'h a ze e tleomp pidi Doue, evit ma plijo gant-han rei d'e-omp nerz enn hon holl enkresiou, hervez a lavar ann Abostol sant Paol : *Doue, eme-z-han, a lakai ann temptasionou da dalvezout evid-omp, evit mac'h hellimp herzel out-ho.* En em izelaomp eta dirak Doue ann Holl-c'halloudek, pa zeu ann enkrez hag ann demptasion, rak savetei hag huelaat a raio ar re a zo izel a galoun.

Anaout ervad a reer pegement eo deuet ann den da veza gwelloc'h, pa vez reustlet dre ann enkrez ha dre ann temptasionou; neuze e teu da dalvezout muioc'h dirak Doue, neuze en em ziskouez skleroc'h ar gwir furnez enn-han.

Ne d-eo ket diez d'ann den beva e doujans hag e karantez Doue, pa ne stourm netra out-han. Ann hini avad ne flach tamm he galoun e-kreiz ann enkresiou, hen-nez a ielo war gresk er mad. Meur a hini a zo treac'h d'ann temptasio-

nou braz, hag a zo trec'het bemdez gant ar re vihan. Diskaret e vezont evel-se, evit n'ho devezo ket re a fisians enn-ho ho-unan enn traou braz, pa'z int ker sempl er re vihana.

### EVIT HOR C'HELENN.

N'euz den na vez enkrezet a-wechou gant he zrouk-ioulou. Ober a reont d'e-omp beza glann hag izel a galoun; mad int d'hor c'helenn, o rei d'e-omp da anaout petra dalvezomp hon-unan. Ne d-eo ket hep-ken o tec'het dioc'h ann drouk-ioulou nag oc'h enebi stard out-ho, eo ec'h hellot trec'hi anezho; red eo oc'h-penn d'e-hoc'h gouzanv hep klemm hag en em lakaat gant fisians etre daouarn Doue. Koulskoude evesaomp, evel a lavar Jezuz-Krist, bezomp war evez ha pedomp. Ne d-eo ket diez trec'hi ann temptasionou kenta, o viret ont-ho na zeufent da greski ha da c'hrisienna enn hor c'haloun. Ann hini en deuz re a fisians enu-han he-unan hag a zo dievez, hen-nez en devezo lamm digant ann drouk-spered. Ha c'hoant hoc'h eus-hu da veza treac'h d'ezhan evit gwir? Stourmit kalounek out-han da genta. Ha falvezout a ra d'e-hoc'h kaout ho mad er stourm-ze a zigas Doue d'e-hoc'h? Ansavit n'oc'h netra nemet dister-

vez ha dic'halloudegez, ha dalc'hit ho kaloun izeloc'h-izela. Neb zo izel he galoun a gerz enn hent ar peoc'h hag ar garantez.

---

PEVARZEKVED KENTEL.

**Arabad eo barn ar re all hep gwir abek.**

**1.** — Sellit piz ouz-hoc'h hoc'h-unan ha likit evez na varnfac'h ar re all. Ann hini a varn he nesa, en deuz poan hep ket a vad; fazia a ra peurliesa hag easoc'h e teu da bec'hi. Enn enep, ann hini a enklask e gweled he galoun hag en em varn he-unan, ne d-a ket he boan da goll.

Dioc'h pleg hor c'haloun e varnomp pep tra peurliesa; rak-se, oc'h en em garet re hon-unan, e varnomp a-enep ar wirionez. Ma ve troed hor spered etreze Doue, ne vemp ket enkrezet ker buhan pa vezer oc'h enebi ouz-omp. Siouaz, ennn dra-bennag a zo peurvuia hag a denn ac'hanomp war he lerc'h, pe hi a zo a ziabarz enn-omp, pe hi a zeu a ziaveaz.

**2.** — Hep gouzout d'ezho, kalz a

dud en em glask ho-unan e kement tra a reont. Dioc'h ho gwelet, e vevont enn eur peoc'h braz endra ma'z a pep tra dioc'h ho c'hoaut; hogen kerkent ha ma tro netra a-enep d'ezho, dioc'h-tu ez int reustlet hag aukeniet. Dre ma'z eo dishevel menosiou ann dud, e sav aliez droukrans etre ar vignouned, etre ann amezeien hag etre ann dud santel hag a zoujans Doue.

3. — Diez eo terri eur gwall bleg, ha den e-bed ne gar mont enn tu all d'ar pez a zao enn he spered. Mar d-oc'h douget muioc'h da gaont fisians enn ho skiant pe en ho kwiziegez hoc'h-unan, eget ne d-oc'h da zenti, hervez ar skouer hon euz bet digant Jezuz-Krist he-unan, neuze e vezo divezad ha dihaot d'eoc'h dont da veza gwir sklerijennet, rak Doue a fell d'ezhan e sentfemp outhan e pep tra hag ec'h en em zavchemp dreist pep skiant dre hor c'harantez birvidik out-han.

## EVIT HOR C'HELENN.

Ann drouk-spered, hep gouzout d'eomp, hor laka da glask dizolei faziou ar

re all, evit kaout abek enn-ho hag evit harn anezho. Ankounac'haat a reomp neuze eo Doue hep-ken a zo barner ar c'halounou. E leac'h mont da furcha e kaloun ar re all, displegomp kentoc'h plegou hor c'houstians; enn-hi e kavimp abek a-walc'h da veza trugarezuz e-kenver hon nesa ha da gaout spount raz-omp hon-unan. N'hoc'h euz karg nemet ac'hanoc'h hoc'h-unan, ne viot tekeat da gred nemet evid-hoc'h hoc'h-unan. Na varnit ket ar re all, evit na viot ket barnet.

---

PEMZEKVED KENTEL.

**War ann oberiou a garantez.**

1. — Wàr zigarez netra, nag ivez ha pa ve evit plijout d'eur mignoun d'eomp, ne dleomp ober drouk e-bed. Evelato ec'h hellomp a-wechou, mar hon euz c'hoant da ober vad d'ann hini en deuz ezomm, choum eunn draik heb ober ann oberiou mad, pe lakaat anezho da zont da veza gwelloc'h c'hoaz. Oc'h ober evel-se, ar mad a felle d'eomp da ober ne d a ket da goll; dont a ra da veza gwell.

Ann oberiou heb ar garantez ne dalvezont netra; enn enep, ann oberiou a garantez a zeu da veza talvoudek-meurbed, peger bihan ha pegen dister-bennag e vent; rak Doue a zell muioc'h oc'h karantez ann den eget oc'h ar pez a ra.

2. — Kalz a ra evit Doue, ann hini zo braz he garantez; kalz a ra ann hini a ra mad pep tra; mad a ra ann hini en em ziiez he-unan evit ober vad d'ann holl. Aliez e kredomp hon euz great dre garantez ar pez zo bet great a berz ar c'hik; rak peurliesa plegou ha c'hoantegesiou fall hor c'haloun, hon eaz-ni hag ivez ar e'hopr a e'hedomp, ann traou-ze holl zo war zaou-hanter enn hon oberiou.

3. — Ann hini en deuz ar gwir garantez n'en em glask ket he-unan e nep tra; e kemend a ra ne c'houlen nemet ma vezo Doue meulet hag enoret. N'en deuz erez oc'h den, o veza ne c'hoanta kaout evit-hau he-unan nep tra vad ebed; ne fell ket d'ezhan en em laouenaat enn-han he-unan; klask a ra dreist pep tra beza euruz e Doue.

Ne gav ket d'ezhan e teufe tra vad

e-bed digant ann den; kas a ra pep mad da Zoue, o veza ma teu pep tra digant-hau evel ann dour euz ann eienen. Ar zent holl a gav e Doue ho digoll, ho feoc'h hag ho ehan diveza. Ann hini en defe eunn elven hep-ken euz ar gwir garantez, hen-nez a welfe ervad ne d-eo holl draou ar bed-man nemet avel ha moged.

### EVIT HOR C'HELENN.

Peurliesa oberiou ann den a zao diwar eur c'hrisien fall, me lavar dioc'h ann drouk-ioulou-ze a komz ann Abostol sant Iann diwar ho fenn; bez' e rankomp stourm out-ho hed hor buez. Karantez re vraz ann den evit-han he-unan a zo diez da drec'hi, hag a dro aliez da fall ann oberiou zo gwella da welet. Nag a labouriou, nag a aluzennou, nag a binijennou a vezo kollet evid-omp dirak Doue, petra-bennag hor be bet fisians enn-ho. Doue n'en em ro nemet d'ar re a gar anezhan, n'en em ro nemet d'ar re a zo tommet ho c'haloun gant ar gwir garantez. Ar garantez du-diuz-ze n'e deuz na ment na beven, a bad a viskoaz hag a bado da viken, eme ann Abostol sant Paol; pep tra all a dremen a vad.

O karantez! karantez a ra d'ann dud beza santel, karantez a zo Doue be-unan, tommit va c'haloun ha grit d'ezhi beza karantez holl. Bezit va huez, va buez hed-da-hed, cuz a vreman da viskoaz ha da viken.

Evel-se bezet great.

---

## C'HOUEZEKVED KENTEL.

**Red eo d'e-omp gouzanv fazioa' ar re all.**

1. — Ar pez ne d-eo ket ann den evit digas da vad, pe enn-han he-unan, pe er re all, bez' e tle her gouzanv keit ha ma plijo gant Doue. Kredit n'euz marteze netra gwelloc'h evit lakaat ac'hanoc'h da c'houzanv heb en em glemm; rak ma ne ouzomp gouzanv netra, ne dalvezomp nemeur. Koulskoude, pa harz ouz-hoc'h eunn dra-bennag, e tleit pidi stard evit ma plijo gant Doue rei d'e-hoc'h skoaz ha nerz da c'houzanv ho poan heb en em glemm.

2. — Goude ma vezo bet kelennet unan-bennag eur weach pe ziou, ma ne zeut ket ouz-hoc'h, arabad eo d'e-hoc'h ober dael out-han : likit pep tra etre

daouarn Doue, evit ma vezo great pep tra evel ma plij gant-han, hag evit ma vezo he hano meulet enn he holl zervicherien. Gouzout a ra trei ann drouk e mad.

Red eo d'e-hoc'h gouzañv sempladurez ha faziou ho nesa, pe seurt-bennag e vent, rak c'houi ivez hoc'h euz ho re, a zo rankout d'ar re all da c'houzañv. Ma ne hellit ket hoc'h-unan dont da veza kerkouls hag e falfe d'e-hoc'h e vec'h, penaoz ec'h hellot-hu lakaat ar re all da veza dioc'h ho tiviz?

3. — Ni a fell d'e-omp e ve ar re all fur ha mad, ha koulskoude ne ouzomp ket terri hor boasiou fall; falvezout a ra d'e-omp e ve difaziet grons ar re all, ha ne fell ket d'e-omp e vemp difaziet hon-unan. Ne blij ket d'e-omp gwelet ar re all o veva enn ho roll, ha koulskoude e fell d'e-omp kaout kement tra a c'houlennomp Bez' e fell d'e-omp e ve dalc'het ar re all gant gourc'hemennou striz, ha ne fell ket d'e-omp beza dalc'het gant netra. Dre-ze e weler anat eo dibaot d'e-omp ober d'hon hentez ar pez a reomp d'e-omp hon-unan.

4. — Ma ve ann holl hep fazi, petra hor be-ni neuze da c'houzanv evit Doue euz a berz ar re all? Gourc'hemenn Doue a zo breman evel-se, evit ma teskimp ann eil dougen beac'h egile; rak pep-hini ac'hanomp eu deuz he veac'h: n'euz den n'en deuz he fazi, n'euz den n'en deuz ezomm euz ar re all, n'euz den fur a-walc'h evit en em rena gant he stur he-unan. Red eo eta d'e-omp en em c'hou-zanv etre-z-omp, en em ziboania, en em skoazia, en em gelenn hag en em zifazia ann eil egile.

Pa stag ar boan hag ann enkrez oc'h eunn den, neuze e weler gwelloc'h a ze petra eo he furnez; rak ne d-eo ket ann enkrez a ra d'ann den beza sempl ha bresk; diskouez a ra petra eo.

## EVIT HOR C'HELENN.

N'hellfac'h ket, eme c'houi, gouzanv ann dra-man-dra a berz ar re all; setu aze eunn abek vad d'e-hoc'h d'en em izelaat! Rak Doue pehini a zo mad ha santel dreist pep tra, a c'houzanv ann dra-ze ha meur a dra all gwasoc'h c'hoaz. Ne d-eo ket dre garantez ouz ho nesa eo

ez oc'h ker kizidik; dre garantez ouz hoc'h hoc'h-unan eo e teuit da veza dieaz ha diskredik. Troit ho taoulagad war-n-hoc'h hoc'h-unan, ha gwelit hag ar re all n'ho deuz netra da c'houzanv gan-e-hoc'h? Neb en deuz doujans Doue a oar gouzanv sioul, o veza ma oar petra dal hen he-unan. Neb a wel, enn eur vouela, ez eo bresk he-unan, hen-nez ne d-eo ket divarc'het buhan gant faziou ar re all; gouzout a ra ne d-omp ket evit diouerez skoazel hag e tleomp dre-ze beza madelezuz ha trugarezuz e-kenver ar re all. Didamall a ra ann holl, truez en deuz out-ho ha karet a ra ober trugarez d'ezho. Oc'h ober evel-se e vev bepred e peoc'h hag e karantez he nesa.

## SEITEKVED KENTEL.

### War ar vuez enn eur manac'h-ti.

1. — Red eo e oufac'h en em drec'hi hoc'h-unan e meur a dra, mar fell d'e-hoc'h beva e peoc'h hag e karantez gant ar re all. Ne d-eo ket eaz beva enn eunn abati pe beza enn eur vreuriez hep rei d'ar re a vev eno eunn abek-bennag da glemm diwar ho penn; ne d-eo ket eaz

en em zere'hel stard evel-se beteg ar maro.

Euruz eo ann hini en deuz bevet ervad eno ha het eno eur maro santel! Mar fell d'e-hoc'h choum stard enn ho stad ha mont war gresk er mad, e tleit kredi n'oc'h war ann douar nemet eunn divroad hag eunn tremeniad. Red eo d'e-hoc'h, dre garantez oc'h Jezuz-Krist, beza lekeat den diskiant hervez ar bed, mar fell d'e-hoc'h beva e gwir vanac'h.

2. — Ar wiskamant hag ar gern ne dalvezont nemeur; dre wellaat he vuezegez, dre drec'hi he wall-ioulou eo e teu ann den da veza eur gwir vanac'h. Ann hini a glask eunn dra-bennag all oc'h-penn Doue hag oc'h-penn silvidigez he ene, hen-nez ne gavo nemet enkrez ha poan. Ne hell ket ken-nebeut heva pell e peoc'h, ann hini ne laka ket he boan da hlega d'ann holl ha da veza ann distera eun ho zouez.

3. — N'eo ket evit ober ho mestr, evit servicha eo oc'h deuet; gwezit ervad n'eo ket evit diviz etre-z-hoc'h bag evit beza vak war-n-hoc'h eo oc'h bet

galvet; evit gouzanv ha labourat eo. Dre-ze eta, aman e vez anavezet ann den evel ann aour e-kreiz ann tan; aman ne hell den kenderc'hel er mad, ma n'en em izela ket a wir galoun dre garantez oc'h Doue.

### EVIT HOR C'HELENN.

Petra co eur gwir vanac'h? Eunn den eo a zilez ar bed evit en em rei holl da Zoue, hag a ra pep tra evit dont da veza hemdez gwelloc'h-gwella. Ar vuez-ze eta, a heller lavaret, a zo ar vuez wella. Petra eo a c'houlenner da genta digant ar venec'h? En em zilezel ho-unan.

Ni ive, sonjit ervad, ni a dle ober en c'hiz-ze, rak ne d-eo ket d'eur re-bennag hep-ken, d'ann holl dud eo en deuz lavaret Jezuz-Krist : *Bezit mad e pep tra evel ma'z eo mad ho Tad a zo enn envou.* — Evit ober eta dioc'h ar gourc'hemennze, en em zilezomp hon-unan hag en em roomp holl da Zoue, hor mestr; plegomp ha sentomp a wir galoun, en em laouenaomp pa vezomp izeleet pe disprizet. Den ne hell beza salvet ma en em briz re he-unan.

## TRIOUEC'HVED KENTEL.

**War ar skouerion mad a ro d'e-omp buez ann tadou santel.**

1. — Sellit piz oo'h ar skoueriou mad ho deuz roet d'e-omp ann tadou santel a ioa ker kaer ho huez dre ho santelez ha dre ho feiz. Neuze e welot ez eo nebeut a dra hag evel netra ar pez a reomp Na petra eo hor buez-ni, siouaz, e-kenver ho hini!

Evit-ho da veza bet naoun, sec'hed ha riou, ha da veza bet eun noaz; evit ho da veza bet gwall-gaset ha disméget, ar zent, mignouned Jezuz-Krist, bepred war vale, o iun, o pidi a galoun hag a spered, na skuizent ket o servicha Doue ho mestr.

2. — Na peger braz, na peger stank eo bet ar poaniou ho deuz gouzanvet ann Ebestel, ar Verzerien, ar Gofesored, ar Gwerc'hezed hag ar re all ho deuz heuliet Jezuz-Krist! *Kasaat ho buez ho deuz great er bed-man, evit he miret evit ar vuez all da viken.*

Na peger kalet ha peger poaniuz eo bet buez tadou santel ann Deserz! Pet gweach int-hi bet enkrezet gant temptasionou hirr ha kalet! Pet gweach int-hi bet gwasket stard gant ann drouk-spered! Pet gweach ho deuz-hi pedet Doue a wir galoun! Pet gweach ho deuz-hi kastizet ho c'horf dre ar inn hag ar biuijen!

Na peger braz oa ho c'hoant da zont da veza santel! Pet gweach ho deuz-hi stourmet kalounek da drec'hi ho gwallioulou! Peger glann, pegeu eeun oa ho c'haloun o klask hag o servicha Doue bepred! E-pad ann deiz e lahourent, hed ann noz e pedent Doue, petra-bennag ne baouezent d'he bedi a galoun enn eur labourat.

3. — Ne gollent tamm amzer; re vuhan e tremene ann amzer, war ho menoz, pa vezent o pedi Doue. Ker braz oa dudiou ho ene pa droent ho spered war-zu Doue, mac'h ankounac'haent beva ho c'horf hervez he ezommou. Fae a reant euz ar madou, euz ar c'hargou huel, euz ann enorou; dilezel a reant ho

mignouned hag ive ho c'herent; ne falveze d'ezho kaout netra euz ar bed.

A veac'h e falveze d'ezho dibri pe-adra da veva; en em glemm a reant dre ma oa red d'ezho plega da ezommou ho c'horf. Paour-glez e oant eta hervez ar bed ha pinvidik-braz hervez Doue, dre m'ho doa grasou e-leiz digant-han, ha ma oant leun a furnez hag a hep seurt mad. Ho c'horf eu doa dienez a bep tra, Doue avad a zigase nerz d'ho ene enn eur he garga a c'hrasou hag a zudion.

4. — Beva a reant pell dioc'h ar bed; beva a reant a-unan gant Doue hag enn he garantez. Dister e oant dirag ho daoulagad ho-unan, disprizet e oant gant ann dud, hogen talvezout a reant kalz dirak Doue, ha karet e oant gant-han.

Bez'ez oant bepred izel a galoun, beva a reant er garantez, hag ho buez n'oa nemet senti rag-eeun ha gouzanv hep klemm e-bed. Dre-ze e teuent bemdez gwelloc'h gwella hag e tennent war-n-ezho grasou puilloc'h digant Doue. Bez' ez int skouer ann holl gwir venec'h; rak-se e tle heza krevoc'h ho skouer evit hon dougen da greski er mad, eget ne

d-eo kre skouer ann dud klouar ha dieguz evit hor lakaat da veza lezirek eveld-ho.

5. — Na peger braz oa feiz ha karantez ann holl venec'h, pa oe savet ho urz santel da genta! Peger kalounek e pedent Doue! Pegen douget e oant-hi d'ar mad, ann eil dre welet egile! Na peger kalet oa reolen ho stad, ha peger reiz e oant holl da blega d'ezhi ha da viret auezhi penn-da-benn!

Ar pez a zo choumet war ho lerc'h, a ziskouez breman c'hoaz peger santel ha peger mad oa dirak Doue ann dud-ze ho deuz stourmet gant kemend a galoun hag a zo bet treac'h d'ar hed. Hirio eun deiz e kreder ez eo braz ann hini ne dorr ket lezen Doue hag a c'houzauv, heb en em glemm, ar poaniou eur he stad a vuez.

6. — Na peger klouar, na peger lezirek omp e-kenver ar pez a-sell ouz-omp! Dre-ze eo e vez mouget ken abred ennomp tan hor c'harantez genta. Ker laosk ha ken digaloun omp, ma teu breman ar vuez da veza kasauz d'e-omp. Doue ra viro na zeuot da vored a-grenn e-kenver

ho silvidigez, goude beza gwelet kemend all a skoueriou kaer a zo bet roet d'e-hoc'h gant ann dud santel hag a zoujans Doue.

### EVIT HOR C'HELENN.

Tud digaloun ma'z omp! Ruzia a dlefemp gant ar vez o welet ar skoueriou kaer a zo bet roet d'e-omp gant keu aliez a zent, gwir ziskibled Jezuz-Krist; bez' e tlefemp ive en em galounekaat ann eil egile da vont war ho lerc'h. Leveromp aliez ar c'homziou-man : *Perak eta, eme eur zant zo, perak ne oufenn-me ket ober ar pez ho deuz great ar re-man hag ar re-ze?* Leveromp ive evel ann Abostol : *Ac'hanoun va-unan ne hellann netra; enn 'enep bez' ec'h hellann pep tra dre ann hini a ro nerz d'in.*

Hon holl nerz ne hell netra nemet hor lakaat da anaout ez omp dinerz; diskouez a ra d'e-omp petra a dleomp da ober evit dont krevoc'h dre c'hras Jezuz-Krist, a zo hauterour evid-omp dirak Doue.

---

### NAONTEKVED KENTEL.

**Diwar-benn ann traou a ra bemdez eur gwir vanac'h.**

Eur gwir vanac'h a dle beza eur

skoner a bep seurt mad, hag a dle beza e pleg he galoun evel ma'z eo da welet dirak ann dud. Hag evit gwir, ar manac'h a dle beza gwelloc'h e gweled he galoun eget ne d-eo ann doare anezhan, o veza ma sell Doue ouz-omp ha ma tleomp dreist pep tra he zouja e kement leac'h ma vezomp, hag en em ziskouez dira-z-han ker glann hag ano elez.

Bemdez e tleomp kemeret a nevez menosiou mad, bemdez e tleomp poania da zont da veza santeloc'h, evel ma ve hirio enn deiz, eo e vemp en em roet da Zoue evit ar weach genta, enu eur lavaret : O va Doue, grit ma vezinn stard em menosiou mad ha ma servichinn ac'hanoc'h gant santelez. Grit d'in hirio ar c'hras da ober ar mad diwar-vreman, rak beteg-hen ne d-eo netra ar pez am euz great.

2. — Hervez ma vez kre hor menosiou mad, eo ez eomp war gresk er mad; hag ann hini eo deuz c'hoant dont da veza gwelloc'h, a zo red d'ezhan kaout kalz a aket. Mar teu da laoskaat aliez ann hini zo stard he venosiou mad, penaoz ne laoskfe ket ann hini ne d-eo

ket stard he venosiou pe n'en deuz dibaot hini?

Koll a reomp hor menosiou mad e meur a zoare; koulskoude ez eo noazuz peurliesa choum hep ober ann distera tra a zo goure'hemennet d'e-omp. Ann dud for ha mad ho deuz atao fisians e gras Doue, hag a harpho menosiou mad war-n-ezhi kentoc'h eget war ho furnez ho-unan. *Ann den a c'houlen, Doue avad a ra, hag ann den ne d-eo ket mestr war he hent.*

3. — Mar teuomp a-wechou, dre garantez oc'h Doue, pe evit mad hon nesa, mar teuomp da lezel heb ober ar pez omp boaz da oher hemdez, ne vezo ket diez d'e-omp kaout hon digoll divezatoc'h Mar teuomp d'ho dilezel a-grenn hep gwir abek, dre ziegi pe dre zic'hoantegez, leac'h zo neuze e vemp tamallet, hag e vezo se eur c'holl braz evidomp.

Greomp gwella mac'h hellomp; daoust da ze e fazimp aliez e meur a dra. Koulskoude e tleomp sevel eur ratoz vad-bennag, dreist-holl a enep ar pez a harz muia ouz-omp. Bez' e tleomp

kemend ha kemend furcha ha lakaat e reiz vad ann diabarz hag ann diaveaz euz hor c'haloun. Eunn dra dalvoudek eo ober evel-se evit mout war gresk er mad.

4. — Ma n'oc'h ket evit en em denna heb ehana enn-hoc'h hoc'h-unan, grit kement-se eur weach enn amzer, diou weach bemdez da vihana, dioc'h ar mintin ha dioc'h ann noz. Dioc'h ar mintin, kemerit eur menoz vad-bennag; dioc'h ann noz, sellit oc'h ho puez; gwelit petra hoc'h euz lavaret, petra hoc'h euz great, petra hoc'h euz sonjet e-pad ann deiz, rak marteze hoc'h euz pec'het aliez a-enep Doue hag a-enep ho nesa.

Evel eunn den kalounek enn emgann, en em stardit a-enep troidellou ann drouk-spered, trec'hit ho lountregez, hag easoc'h a ze e trec'hot goude ho techou fall. Na vezit vak a-grenn morse; lennit, skrivit, pedit, savit hoc'h ene war-zu Doue, pe grit eunn dra-bennag evit mad ar re emoc'h o veva enn ho zouez. Koulskoude ne dleer ket en em rei da labouriou ar c'horf hep teurel

evez, rak ne zereont ket oc'h ann holl kemend ha kemend.

5. — Ar pez a reot oc'h-penn ar re all, a dle heza great hep gouzout da zen, rak gwelloc'h eo e rafac'h evel-se ann traou a rit ac'hanoc'h hoc'h-unan. Diwallit koulskoude da ober gant re a vall ann traou diveza-man ha da veza dieguz e-kenver ober ar re all. Goude m'ho pezo great ervad ha penn-da-benn ar pez a zo red d'e-hoc'h da ober, neuze ec'h hellot ober evid-hoc'h hoc'h-unan ar pez hoc'h euz c'hoant, hervez ho karantez oc'h Doue.

Ne hell ket ann holl dud ober hevelep tra: ann dra-man a zo mad da unan, hag ann dra-ze a zo gwelloc'h da eunn all. Mad e kavomp oher dishevel, hervez ma vez ann amzer, rak bez' ez euz traou hag a zo kavet gwelloc'h d'ar goueliou perz, ha lod all d'ann deisiou bemdez.

Pedennou zo hon euz ezomm anezho pa vezomp temptet; pedennou all zo hon euz ezomm anezho pa vez hon ene didrouz hag e peoc'h. Lod zo mad d'eomp da lavaret pa hon euz nec'h hag

ankeu; lod all pa vez karget hon ene a levenez e Doue.

6. — Pa dosta ar goueliou braz, neuze ez eo red d'e-omp nevezi hon oberiou santel ha pedi startoc'h ar zent da erbedi evid-omp. A c'houel da c'houel, eo red d'e-omp en em lakaat e stad vad, evel pa dlefemp neuze kuitaat ar bed evit mont da c'houel ann env.

Enn dervesiou santel-ze, e tleomp eta en em reiza ervad, trei hor spered warzu Doue gant muioc'h a aket, ha miret strisoc'h pep reol, evel pa dlefemp, hep dale, kaout digant Doue gopr hor labouriou.

7. — Mar d-eo astennet bor buez, kredomp ne d-omp ket c'hoaz enn eur stad vad a-walc'h; kredomp ne d-omp ket c'hoaz kavet mad da gaout ar c'hloar vraz a vezo roet d'e-omp, pa vezo deuet ann amzer. Lahouromp eta da veza gwelloc'h abarz kuitaat ar hed. Ann aviele sant Lukas a lavar : *Euruz eo ar servicher a vezo dihun ha war vale pa zeuio ann Aotrou Doue; e gwirionez her lavarann d'e-hoc'h, lekeat e vezo da berc'hea war he holl vadou.*

### EVIT HOE C'HELENN.

Ann den, hed he vuez, ne ra nemet stourm a-enep ann drouk-spered, a-enep ar bed hag enn he enep he-unan. Lod a ia da venec'h evit stourm startoc'h; lod all a choum e-touez ann dud. Kaer ho deuz, ne vezint ket treac'h, ma ne vezont bepred war evez. Ann hini zo boaz da glevet mouez he ene hag a gar beva pell dioc'h ar bed, ann hini a zeil piz oc'h he gomziou hag oc'h menosiou he spered, ann hini a ra penn-da-benn hag a galoun vad kement tra zo gourc'hemennet d'ezhan, hen-nez a voug he wall-ioulou hag a denn war-n-ezhan grasou ann env. *Ann hini a zo laosk enn traou bihan*, eme ar Spered-Santel, *a gouez er pec'hed nebeut a nebeut.*

---

### UGENTVED KENTEL.

**Red eo beva pell dioc'h trouz ar bed ha tevel aliesa mac'h heller.**

1. — Klaskit, aliesa mac'h hellot, ann dro da zonjal enn-hoc'h hoc'h-unan hag e madelesiou ann Aotrou Doue. List ann traou ne d-int mad nemet da goll ann

amzer, ha lennit kentoc'h al levriou mad da c'hlac'hari ho kaloun, eget ar re ne d-int nemet evit divuz ho spered.

List ar c'homziou bag ann traou all ne dalvezont netra; distroit ho tiskouarn dioc'h neventiou ha keleier ar bed; neuze ho pezo amzer a-walc'h da ober pedennou a galoun. Ar zent vrasa a dec'he, muia mac'h hellent, dioc'h darempred ann dud; gwell e oa gant-ho beva bo-unan gant Doue.

2. — Enn amzer gwechall eunn den fur en deuz lavaret : Ken aliez gweach ma'z ounn bet e-touez ann dud, pep gweach ez ounn distroet d'ar gear disteroc'h den eget na d-oann diagent. — Ni a oar ervad ez eo gwir kement-se, dreist pep tra pa vezomp bet pell amzer o tiviz etre-z-omp. Easoc'h eo tevel a-grenn, eget ne d-eo choum hep komz re.

Easoc'h eo d'ann den choum he-unan er gear, eget ne d-eo en em viret dioc'h pec'hed, pa vez er-meaz e-mesk ann dud. Ann hini eta a fell d'ezhan lakaat he boan da zont da veza distag dioc'h kement tra krouet zo ha da

2***

gaout dudiou ann ene, a zo red d'ezhan pellaat dioc'h ann dud gant Jezuz.

Den ne hell en em ziskouez gant fisians dirak ann holl, nemet ann hini a gar beza dianavezet; den ne hell komz gant fisians, nemet ann hini a gar tevel; den ne hell heb aoun beza hueleet, nemet ann hini a gar beza izeleet; den e gwirionez no hell gourc'hemenn ervad, nemet ann hini en deuz desket senti; den ne hell e gwirionez heza laouen, nemet ann hini zo direbech he galoun.

Fisians ar zent a zo bet bepred leun a zoujans Doue; ha petra-hennag ma skede enn-ho ar c'hras hag ar zantelez vrasa, ez oant koulskoude atao war evez hag izel a galoun.

Enn enep, fisians ar bec'herien a zao euz a blegou fall ho c'haloun, o veza m'en em brizont re ho-unan; ha war lerc'h ho fisians e teu ann dalleutez hag ar fazi. N'en em fisiit ket morse eunhoc'h hoc'h-unan er bed-man, evid-hoc'h da veza, hervez ann dud, eur manac'h mad pe eunn ermit a zoujans Doue.

4 — Aliez ar re wella hervez ann dud, a zo het e-tal d'en em goll dre

m'ho devoa re a fisians enn-ho ho-unan. Rak-se ez eo mad da galz a dud ne vent ket miret a-grenn dioc'h ann temptasionou; eunn dra vad eo e vent gwasket hag enkrezet a-wechou, gant aoun na zeufent d'en em brizout re ha da gaout re a fisians enn-ho ho-unan; gant aoun ive na zeufent da drei easoc'h oc'h frealzidigez ann dud.

O! na peger glann e ve ene ann hini ne glaskfe nep-tro ar plijadurezion a dremen, ha ne ve morse touellet gant traou ar bed! Na peger braz e ve peoc'h ann hini a zilezfe ann traou ne dalvezont netra, evit lakaat he holl fisians e Doue hag evit sonjal hep-ken e traou ann env haz enn he zilvidigez!

5. — N'euz den a ve mad a bep hent da gaout frealzidigez Doue, ma ne d-eo ket bouz a bell zo da gaout eur c'hlac'har santel euz he bec'hejou. Mar fell d'e-hoc'h kaout ar gwir c'hlac'har, glac'har ar galoun, en em dennit enn ho kampr, pell dioc'h trouz ar bed, evel ma'z eo skrivet: *Ho pezet atao keuz euz ho pec'hejou, hag ive pa vezit enn ho kwele.*

Enn ho ti e kavot ar pez a gollit aliez

er-meaz. Mar d-oc'h hoaz da choum enn ho kampr, en em gavot eaz enn-hi; ma ne d-oc'h ket, e teuot d'en em enoui eharz. Pa vezit a nevez zo deuet euz ar bed, mar hirit en em voaza da choum enn ho kampr, hi a vezo d'e-hoc'h divezatoc'h ho muia karet hag ho frealzidigez vrasa.

Pa vez didrouz hag e peoc'h, ann ene mad a zeu da veza gwelloc'h ha da zeski ar pez a zo kuzet er Skritur sakr. Neuze e teu he zaelou da redek, ha gant-ho bemnoz ec'h en em wale'h, evit dont da veza mignoun braz da Zoue ha seul vrasoc'h mignoun m'en deuz hevet pelloc'h dioc'h trouz ar hed

Ann hini a zilez he vignouned hag he amezeien, Doue a dostaio outhan gant he elez santel. Gwelloc'h eo d'ann den beza dianavezet ha savetei he ene, eget ne d-ro d'ezhan oher hurzudou ha beza lezirek e-kenver he zilvidigez.

7. — Da veza meulet eo ar manac'h a ia dibaot a weach er-meaz euz he gouent, ha ne fell ket d'ezhan gwelet ann dud nag ive beza gwelet gant-ho. Na perak e fell d'e-hoc'h-hu gwelet ar pez

ne hellit ket da gaout? Ar bed a dremen, ha gant-han war-eunn-dro he holl hlijaduresiou.

Ho c'hoantegesiou fall a gas ac'hanoc'h tu-ma tu-hont. Ha divezatoc'h, livirit, petra zigasont-hi gant-ho, nemet beac'h war hoc'h ene ha dievezded enn ho spered? Laouen aliez ez eer er-meaz; teval aliez e tistroer enn dro; ann ehatou d'an ahardaez-noz a ra doan aliez dioc'h ar mintin. Evel-se, holl blijaduresiou ar bed a rikl da genta evel mel er galoun, ha goude-ze e krogont enn-hi hag e lazont anezhi.

8. — Petra oufac'h-hu da welet e leac'h all ha ne welit ket el leac'h m'emoc'h? Setu dira-z-hoc'h ann env hag ann douar ha kement zo; anezho e teu pep tra. Petra hellfac'h-hu da welet e nep leac'h dindan ann heol ha ne dremeno ket abarz nemeur?

Kredi a rit marteze e devezo ho kaloun he gwalc'h; fazia a rit, n'e devezo ket. Ha pa welfac'h dira-z-hoc'h kement tra zo, petra vent-hi holl nemet eur gwelet hep-mui-ken? Savit ho taoulagad etrezek ann env war-zu Doue, ha pedit anezhan

evit ma tistolo diwar-n-hoc'h ho pec'hejou hag ho leziregez.

9. — List traou ar hed gant tud ar bed, hag en em roit holl da viret ervad gourc'hemennou Doue. Prennit ho tor war-n-hoc'h ha galvit Jezuz-Krist ho muia karet. Choumit gant-han enn ho kampr, rak e nep leac'h all ne gavot kemend a beoc'h.

Ma ne vijac'h ket eat er meaz, ma n'ho pije ket selaouet ar c'heleier, neuze ho pije en em gendalc'het easoc'h er gwir heoc'h. O veza ma kirit a-wechou klevet nevezentiou, eo ez eo red d'e-hoc'h goude-ze gouzanv enkrez ha reustl enn ho kaloun.

EVIT HOR C'HELENN.

Petra glaskit-hu war ann douar ? Hoc'h euruzded ; n'her c'havot ket er bed-man. Selaouit ann hirvoudou a zao evel eur vouez euz a bevar c'horn ann douar, hag a glever a oad da oad. Mouez ar bed eo. Petra glaskit-hu c'hoaz er bed ? Sklerijen, nerz, frealzidigez evit kas e peoc'h ho puez da benn. Ar bed a bleg d'ann droukspered, m'hen argarz ! Ar bed a bleg d'ann holl c'hoantegesiou fall a zigas d'e-omp ann aerouant. Ar bed a bleg d'ann drouk-

spered, penn-abek ann holl dorfejou ha kement tra fall zo. Rak-se e lavare gwe-chall-goz ar hrofed David : *Eat ouzn war dec'h pell dioc'h trouz ar bed.* Neuze ann ene didrouz a zelaou ann Aotrou o komz out-han. Komziou Doue a zo ker c'houek, ken dudiuz, ne fell mui d'ann ene klevet nemet he vouez hepken, beteg ann deiz ma vezo Doue dizoloet a zira-z-han ha ma vezo gwelet enn env evel m'ema.

Enn abek d'ar feiz gristen, kalz a dud dioc'h ann dibab, a zo en em dennet gwechall el leac'hiou pell hag ho deuz dilezet a-grenn ar bed. Fae a reant euz ar plijaduresiou, euz ann enorioù, euz ar madou; dilezel a reant pep tra hag ivez ho c'herent. Kement-se holl a ziskouez d'e-omp peger glann oa ho buez; hevel e tie beza ouz hini ann elez enn env. Evit gwir ar gristenien holl n'int ket galvet da zevel evel-t-ho; gouzout a dlefent evelato distaga ho c'haloun dioc'h tregas ha dioc'h trouz ar bed, evit komz oc'h Jezuz-Krist hag en em denna enn-ho ho-unan, sioul ha didrouz dira-z-han. Er stad santel-ze e vezint distroet dioc'h prederiou ann douar ha troet oc'h traou ann env; neuze ive ho devezo kas oc'h kemend a dremen, hag e vezint er bed evel pa ne vent ket enn-han. Er stad euruz-ze e c'hoarvez hed-da-hed gant ar c'hristen mad ar pez a lavare ann Abostol : *Hor buez a zo kuzet gant Jezuz-Krist e Doue.*

## KENTA KENTEL WAR-N-UGENT.

**Diwar-benn ar c'hlac'har hou eus d'hor pec'hejou.**

1. — Mar fell d'e-hoc'h mont war gresk er mad, ho pezet bepred doujans Doue; diwallit da veva re enn hoc'h eaz; kentoc'h e tleit lakaat e reiz vad hoc'h holl skianchou a-ziaveaz N'eu em roit ket ken-nebeut da blijaduresiou goullo ar bed; eu em roit da c'hlac'har ar galoun enn abek d'ho pec'hejou, hag e teuot da veza eunn den a feiz hag a doujans Doue.

Hag evit gwir, glac'har ar galoun a zigas madou e-leiz a goller hep dale pell dre heulia c'hoantegesiou fall ar galoun. Eur zouez eo e ve ann den evit en em laouenaat e-pad he vuez, hag hen o welet ne d-eo er bed-man nemet eunn divroad, o welet ema he ene e-tal d'en em goll e pep mare.

2. — O veza ma'z omp edro, ha dre na daolomp evez e-bed oc'h hor faziou, eo ne anavezomp ket poaniou hon ene;

aliez zo-ken e weler ac'hanomp o c'hoarzin heb abek, pa dlefemp gouela dourek. N'euz gwir frankiz a galoun, n'euz levenez vad e-bed nemet evit ann hini en deuz doujans Doue hag eur goustians vad.

Euruz eo ann hini a hell kas diouthan kemend a ra d'ezhan beza dievez, evit em rei a wir galoun d'ar c'hlac'har santel! Euruz eo ann hini a zilez kemend a hell saotra he galoun pe he dieza!

Stourmit stard ha kalounek; terri a reer eunn tech fall dre gemeret eur pleg mad. Ma oufac'h dilezel ann dud, hi ivez a lezfe ac'hanoc'h da ober ar pez a garfac'h.

3. — List ar re all da zifulia ho gwiad, diwallit d'en em luzia e kudennou ar re vraz. Dreist pep tra boll, taolit evez nuz-hoc'h hoc'h-unan, hag en em gelonnit mad abarz kelenn ho mignouned.

Mar gra ann dud nebeut a stad ac'hanoc'h, n'en em nec'hit ket gant se; en em c'hlac'harit kentoc'h, dre ne d-oc'h ket ker fur ha ker mad ha ma tere ouz eur servicher da Zoue hag ouz eur manac'h mad.

Er bed-man eo gwelloc'h ha talvoudekoc'h aliez evid-omp n'hor be oemeur a frealzidigez, dreist-holl nemeur a frealzidigez, a berz ann dud. Koulskoude ma ne zeu d'e-omp digant Doue nep frealzidigez pe da vihana dibaot hini, ni eo zo kiriek a ze, o veza ne glaskomp ket ar gwir glac'har a galoun ha na zilezomp ket a-grenn frealzidigez didalvoudek ann dud.

4. — Ansavit n'euz netra eoo-hoc'h hag a ve mad da gaout frealz digaut Doue, ansavit ne d-oc'h mad nemet da gaout enkresiou hraz ha stank. Pa vez ar gwir c'hlac'har eun be galoun, ann den a gav pouneer ha c'houero kement tra a zo er hed.

Ann den fur ha mad a gav bepred abek a-walc'h d'en em c'hlac'hari ha da vouela. Rak enn eur zellet out-han he-unan pe oc'h he nesa, e wel ervad n'euz den ebed heb enkrez war ann douar; ha dre mao'h evesa pisoc'h out-han he-unan, ez eo brasoc'h a ze he c'hlac'har.

Leac'h hon euz da veza gwir o'hlac'haret evit hor peo'hejou hag evit hon techou fall, rak ne d-omp ket peurliesa

evit trei hor spered war zu traou ann env, dre ma'z omp dalo'het gant-ho a bep tu.

5. — Mar teufac'h da brederia aliesoc'h war ar maro eget war ar pez a hell astenn ho puez, oeuze ho pe, hep mar e-bed muioc'h a diz da zont gwelloc'h-gwella.

Mar teufac'h ive da brederia gant feiz war boaniou ann ifern ha war re ar purgator, neuze, me gred, e c'houzanvfac'h a galouo vad ho labour hag ho poan, ha n'ho pefe mui aoun rak poan e-bed. Hogen siouaz! O veza ne d-a ket ar gwirionesiou-ze beteg enn hon ene, o veza ive ma karomp c'hoaz ar pez a hillig hor c'horf, dre-ze eo ez omp hepred ien ha diegnz-meurhed.

6. — Sempladurez hor spered a zo kiriek aliez d'hor c'horf d'en em glemm evit ann distera poan. En em izelait eta ha pedit ann Aotrou Doue evit ma roio d'e-hoc'h ar spered a bioijeo hag a wir c'hlac'har, ha livirit gant ar profed David : *Aotrou Doue, roit d'in da zibri bara va daelou, roit d'in da eva leiz ar c'halir a zaelou.*

EVIT HOR C'HELENN.

N'euz nemet poan er bed-man. Poaniou ar c'horf, poaniou ann ene, enkrez, glac'har, pec'hed; setu aze ar beac'h pounner a rankomp da zougen hed hor buez. Daoust da ze, e-kreiz he holl boaniou, ann den a gav ainzer c'hoaz d'en em rei holl da blijaduresiou direiz ar bed.

Tec'homp diouz ar plijaduresiou fall-ze, sellomp oc'h ar c'hastiz a zeuio war ho lerc'h, sellomp ouz hor faziou, ker stank int! Ha neuze goulennomp digant Doue glac'har, keuz, karantez ha daelou leiz hon daoulagad, ha pedomp anezhan evit ma vinnigo anezho evel ma reaz Jezuz gwechall, o lavaret : *Pec'hejou e-leiz a vezo distaolet diwar-n-hoc'h, o veza ma'z eo bet braz ho karantez.*

---

## EIL GENTEL WAR-N-UGENT.

**Diwar-benn poaniou ar vuez.**

1. — Daoust pe leac'h-bennag ez eot, bez' e viot bepred reuzeudik, ma ne droit ket hoc'h holl spered war-zu Doue. Perak oc'h-hu reustlet pa ne c'hoarvez ket pep tra evel hoc'h euz c'hoant pe

evel a fell d'e-boc'h? Piou en deuz pep tra evel ma kar? Ne d-eo ket c'houi, na me, na den a gement zo war ann douar.

Pep den er bed-man, ha pa ve Pab pe Roue, a c'houzauv a-weehou eur boan pe eunn enkrez-bennag. Piou eo ann den eurusa? Ann hini, hep mar e-bed, a hell gouzauv eur boan-bennag dre garantez evit Doue.

2. — Kalz a dud sempl ha diskiant a lavar : Easa den eo hen-nez! Peger pinvidik eo, peger gallouduz eo, peger braz ba pegen enoret eo!

Sellit oc'h madou ann env, bag e welot ne d-eo netra ar madou a dremen; ne d-int nemet eur beac'h, ne zigasont nemet poan spered, o veza ma troont evel ann avel, ha ne c'heller ket ho c'baout heb aoun d'ho c'holl Ne d-eo ket madou e-leiz a laka ann den da veza euruz; a-wale'h eo d'ezhan kaout etre daou.

E gwirionez buez ar bed-man ne d-eo ken nemet enkrez. Seul vui e fell d'ann den beza dlstag dioc'h traou ann douar, seul vui a ze e kav c'houero ar vuez, dre ma wel skleroc'h dre-ze peger fall eo ann dud, ha pegen douget int da fazia.

Rak dibri, eva, choum war vale, Kousket, ehana, poania ha plega d'ann ezommou all euz ar c'horf, kement-se boll ne zigas nemet poan hag anken d'ann den en deuz doujans Doue. Karet a rafe beza distag diouz ann traou-ze holl, ha beza miret dioc'h pep pec'hed.

3. — Er vuez-man, ezommou ar c'horf a zo eur beac'h pounner d'ann den a zo distag dioc'h traou ann douar. Rak-se ar brofed David a c'houlenne gant feiz pe vare e vije kuit diout-ho, o lavaret : *Distagit diouz-in va holl ezommou.*

Gwaz aze d'ar re ne anavezont ket ho zempladurez! Gwasoc'h c'hoaz d'ar re a gar ar vuez-man n'euz enn-hi nemet poanion! Rak petra-bennag n'ho deuz ket peadra da veva nemet dre boania pe dre glask ann aluzen, kalz a dud a zo ker stag oc'h ar vuez-man, na rafeut fors euz a rouantelez Doue, ma hellfent choum atao war ann douar.

4. — O tud diskiant ha difeiz! Ho c'haloun a zo ker stag oc'h traou ar bed, ne gavont netra vad all e-bed nemet plijaduresiou ar c'horf.

Tud keiz anezho! Pa vezo divezad ha

stard war-n-ezho, neuze ec'h anavezint, diwar ho c'houst, pegen dister oa, hag evel netra zo-ken, ann traou a zo bet karet gant-ho.

Sent ann Aotrou Doue hag holl servicherien Jezuz-Krist n'ho deuz great van e-bed euz a blijaduresiou ar c'horf nag euz ar pez a ioa brudet e-touez ann dud. Trei a reant ho ene war-zu ar madou a bado da viken. Gant aoun na zeuche karantez ann traou krouet d'ho flega war-zu ann douar, ne c'hoantaent nemet traon ann env, ann traou ne hellont ket mont da goll, ann traou ne hell al lagad da welet.

5. — Arahad eo d'e-hoc'h, va breur, koll fizians; amzor zo c'hoas da vont war wellaat. Perak e taleit-hu da oher ar pez hoc'h euz lavaret? Savit hep dale pelloc'h, enn eur lavaret : Pred eo labourat breman, pred eo stourm, pred eo gwellaat va buez. Er mare m'hoc'h enz poan hag enkrez, neuze ema ann amzer da zastum madou evit ann env.

*Red eo d'e-hoc'h mont dre ann tan ha dre ann dour, a-raok mont d'ar freskadurez.* Ma ne waskit ket war-n-

hoc'h hoc'h-unan, ne drec'hot ket ho techou fall. Keit ha ma vezomp er c'horf hrein-man, ne hellomp ket beza dibec'h, na dihoan, na dienkrez.

Karet a rafemp beza hep poan e-bed. Siouaz, o veza ma hon euz saotret hon ene gant ar pec'hed, dre-ze hon cuz kollet ar gwir euruzded. Red eo eta d'eomp gouzanv a galoun vad ha lakaat hon holl fisians e Doue, ken na vezo eat da netra pep fallagriez, ken na vezo lounket ar maro gant ar vuez.

6. — Na peger sempl, na peger bresk eo ann den! Bepred eo douget d'ann drouk. Hirio ec'h ansavit ho pec'hejou, ha war-c'hoaz 'e kouezit enn-ho adarre. Breman e livirit e fell d'e-hoc'h beza war evez, hag eur pennadik goude ez it aenep d'ho ker.

Abek hon cuz eta d'en em izelaat ha d'en em zisprizout e pep tra, drc ma'z omp ker bresk ha ken cdro. Koll buhan a hellomp, dre hor leziregez, ar pez omp deuet, dre c'hras Doue, a-heun da c'honnid gant kemend all a boan hag a labour.

7. — Petra zeuimp-ni da veza dioc'h ann abardaez-noz, mar d-omp digaloun

adal ma tarz ann deiz? Gwaz aze d'e-omp, siouaz, mar fell d'e omp beva e peoc'h evel pa ve ar peoc'h enn hon ene, e keit ha na weler ket c'hoaz enn hor buez ann distera elven euz ar gwir zantelez!

Mar hellfet kredi e vemp eunn draik-bennag gwelloc'h enn amzer da zont hag ez afemp a-raok enn hent hor zilvidigez, neuze e ve ezomm braz d'e-omp beza kelennet, evel diskibled sentuz, ha lekeat da zeski gwellaat hor buez.

### EVIT HOR C'HELENN.

Dre ma'z eo bet ganet euz ar c'hreg, ann den e-kreiz eur stropad reusiou, ne vev nemet nebeut a amzer. Setu aze hon lod war ann douar, setu ar stad ma'z emomp enn-hi dre ar pec'hed. Selaouit, dre c'henou Job, hirvoudou ar bed holl : *Ra vezo milliget ann deiz ma'z ounn-me bet ganet! Ra vezo milliget ann nozvez ma oe lavaret : eunn den a zo bet ganet. Perak n'ounn-me ket bet maro e kof va mamm, pe o tont er bed? Perak e deuz-hi lekeat ac'hanoun war he barlen? Perak e deuz-hi maget ac'hanoun gant he leaz? Breman e kouskfenn e peoc'h, hag ec'h ehanfenn dre va c'housk.*

Evit-han da veza mantret he galoun gant ann doan, Job a lavare nebeut goude, o c'hedal tarz eunn deiz da zont, deiz kaer-meurbed evit-han : *Gouzout a rann ez eo va Zalver leun a vuez, gouzout a rann e vezinn gwisket euz a eur c'horf nevez, hag er c'horf-ze e welinn va Doue, e welinn anezhan gant va daoulagad.*

A-neuze he boan a ia kuit; he zaelou stank, mesket gant daelou he Zalver, ne d-int mui d'ezhan nemet eunn dra red evit ober pinijen; diskouez a reont d'ez-han lealded ha trugarez Doue, ha digas a reont levenez ann env d'he ene.

Jezuz-Krist o vervel en deuz digoret ann env d'ann den kollet, d'ann den ne c'houlenne nemet eur bez d'he gorf. Hag abek hon dele-ni goude-ze d'en em glemm euz hor poaniou, pa'z eo gwir e vezimp digollet ker kaer anezho gant Doue? Hag abek a ve d'e-omp da glemm er mare ma teu Jezuz, dre ar poaniou, da rei d'e-omp lod e milidou he varo?

A-vreman, Aotrou Doue, ec'h anavezann ez ounn dall ha dizanaoudek; a-vreman ne c'hoantainn tra mui nemet kaout lod enn ho poaniou, evit mac'h bellinn, eunn deiz da zont, kaout lod enn ho kloar.

## TREDE KENTEL WAR-N-UGENT.

**War ar maro.**

1. — Gwall abred e vezo great hotro er hed-man; gwelit eta 'e pe stad emoc'h. Ann den a zo hirio, war-c'hoaz n'her gweler mui. Pa vez eat kuit a-zirak hon daoulagad, ec'h aukounac'haomp anezhan buhan.

Nag hen zo aon den dall ha kalet he galonn! Ne zonj nemet er pez a zo breman, hep sellet tamm oc'h ann traou da zont. Enn hoc'h holl oberiou hag enn hoc'h holl sonjezonou e tlefac'h beza e-c'hiz ma ve red d'e-hoc'h mervel dioc'h-tu enn deiz-man. Ma ve glann ho kaloun, n'ho pe nemeur a aoun rak ar maro.

Gwelloc'h e ve d'e-hoc'h en em viret oc'h ar pec'hed eget ne ve tec'het dioc'h ar maro. Ma n'emoc'h ket enn eur stad vad enn deiz-man, penaoz e viot-hu enn deiz war-lerc'h? War-c'hoaz a zo eunn deiz da zont, eunn deiz war var eo. Ha gouzout a rit-hu ha c'houi a vevo war-c'hoaz?

2. — Na petra dal beva pell amzer, pa wellaomp ken neheut hor buez? Ne d-eo ket eur vuez hirr a ra d'ann den mont war wellaat; enn enep, ne ra aliez nemet kreski niver he bec'hejou.

Salo e ve d'e-omp hor befe bevet ervad er bed-man hed cunn dervez hepken! Meur a hini a niver ar bloavesiou abaoue ma'z int en em roet da Zoue, hag aliez n'ho deuz dastumet nemet froucz dister. Mar d-eo eur spount mervel, heva pell a zo marteze eur spount gwasoc'h c'hoaz.

Euruz eo ann hini a zonj bepred enn he heur ziveza, hag en em laka bemdez e stad da vervel ervad. Mar hoc'h euz gwelet gweach e-bed eunn den enn he dremenvan, ne ankounac'haït ket e tremenot c'houi ive dre ann hent-ze.

3. — Dioc'h ar mintin, sonjit ne vevot ket marteze beteg ar pardaez; ha pa zigor ann noz, arabad eo d'e-hoc'h touet war ann antronoz-vintin. Bezit eta bepred war evez ha bevit ker mad, na zeuio ket ar maro war-n-hoc'h enn eunn taol.

Kalz a dud a varv prim hag enn eunn taol, rak *Map-ann-den a zeuio er*

*mare ma kreder nebeuta.* Pa vezo deuet ann heur ziveza-ze, ueuze e welot a-enep krenn hoc'h holl vuez tremenet; neuze e vezo braz ho klac'har da veza bet ken dieguz ha ken digaloun.

4. — Pegen euruz ha peger fur eo ann hini a laka he holl boan da veza, hed ho vuez, er stad ma karfe bez pa varvo! Rak ober fae euz ar bed, c'hoantaat kre mont war gresk e pep mad, heva a galoun vad dindan reiz, poania da ober pinijen, senti prim, en em zilezel he-unan ha gouzanv pep tra evit Jezuz-Krist, kement-se holl a roio eur fisians vraz d'ann den pa dostaio ar maro.

Endra viot iac'h, ec'h hellot ober kalz a vad; hogen pa viot klanv, ne ouzoun ket petra a hellot da ober. Dibaot eo ar re a zo gwelloc'h goude beza bet klanv; hag e-touez ann dud a ia aliez da bardouna, ne d-int ket stank ar re a zistro santeloc'h d'ar gear.

5. — Na fisiit ket enn ho mignouned nag enn ho kerent, ha ne zaleit ket pelloc'h da ober ho silvidigez, rak ankounec'heat e viot gant ann dud kentoc'h evit na gredit. Gwelloc'h eo evid-hoc'h

lakaat ho poan da zavetei hoc'h ene, ha kas araoz-hoc'h oberiou mad d'ann env, eget ne d-eo fisiout e uerz ar re all. Mar d-oc'h breman lezirek e-kenver ar pez a zell ouz-hoc'h, piou a lakai be boan evid-hoc'h enn amzer da zont? Breman ann amzer a zo mad dreist.

*Setu breman ann amzer vad, setu breman deiz ar zilvidigez.* Na gwasa tra evid-hoc'h, siouaz, koll aun amzer, pa hellfac'h he lakaat da dalvezout evit gounid ar vuez a bado da viken? Amzer a vezo, e c'houlennot eunn heur evit distrei war ann hent mad, ha ne ouzoun ket hag hi a vezo roet d'e-hoc'h.

6.—Allaz, va mignoun ker, dioc'h pebez spount, dioc'h gwasa tra ec'h hellfac'h eu em viret, ma ho pe bepred aoun rak ar maro, ha ma vec'h bepred war evez! Likit breman ho poan da veva ker mad, ma ho pezo muioc'h a abek da veza laouen eget da gaout aoun, pa zeuio ar maro.

Diskit breman mervel d'ar bed, evit mac'h hellot neuze heva gant Jezuz-Krist; diskit breman ober fae euz a gement tra zo, evit mac'h hellot mont rag-eeun da

gavout Jezuz-Krist; kastizit breman ho korf dre ar binijen, evit mac'h hellot neuze kaout kalz a fizians.

7. — Den dall ma'z oc'h Perak e kredit-hu beva pell, pa n'euz ket touet d'e-hoc'h eunn dervez hep-ken hed-da-hed? Nag a hini a zo eu em faziet, hag a zo bet distaget ho ene diouz ho c'horf pa'z edont neheuta war evez!

Na ped gweach n'hoc'h eus-hu ket klevet tud o lavaret: Ann hen-ma'nn hen a zo bet lazet gant ar c'hleze; hen-a-hen a zo bet beuzet; he-man enn eur goueza diwar laez, en deuz torret he c'houzoug; eunn all a zo maro oc'h taol pe o c'hoari; hen-hont a zo maro e-kreiz ann tan, pe dre ar c'hleze, pe dre ar vosen; re all a zo bet lazet gant al laeroun Dre-ze ar maro a zo ar penn diveza, ha buez ann den a dremen e-c'hiz eur skeud.

8. — Piou en devezo sonj ac'hanoc'h goude ho maro? Piou a bedo evid-hoc'h? Grit 'ta, va mignoun, grit breman ar mad a hellit da ober, rak ne ouzoc'h ket pe goulz e varvot, rak ne ouzoc'h ket petra zeuot da veza goude ho maro.

Keit ha m'hoc'h euz amzer, dastumit

madou ne lamo ket ar maro anezho digane-hoc'h; n'ho pezet ken preder nemet enn ho silvidigez; n'ho pezet ken aket nemet evit traou ann env. Likit ho poan da c'hounid karantez ar zent, oc'h enori anezho hag o kemeret skouer diout-ho, evit m'ho tigemerint eun env, pa'z eot diwar ar bed-man.

9. — Bevit war ann douar evel eunn den divroad a ia enn he hent hep sellet oc'h netra a gement zo er bed; bezet ho kaloun distag ha savet war-zu Doue, rak n'oc'h ket deuet aman da choum evit mad. Etrezek ann env eo e tleit hemdez, enn eur vouela, kas ho pedennou hag oc'h hirvoudou, evit mac'h hello hoc'h ene, goude ho maro, sevel war-zu ann Aotrou Doue ha mont d'ann euruzded da viken. — Evel-se hezet great.

### EVIT HOE C'HELENN.

Tostait oc'h ar bez-ze a zo digor, ha gwelit enn-han ann eskern-ze zo brein ha torret. Setu aze petra choum war-lerc'h ann den war ann douar! Setu relegou eunn den hoc'h euz anavezet marteze! Breman ez euz nebeut bloavesiou, pa oa beo, ne rea ken fors euz ar maro eget

na rit-hu hirio ann deiz. Neuze n'en doa ken preder nemet gant he vadou ha gant he dud; setu kement zo bet great ganthan-bete mervel. Allaz! it breman d'he dî, petra e welot-hu enn-han? Kerent ho deuz ankounec'heat anezhan bag a labour da greski ho danvez; digoun int enz ann den maro.

Eunn dra a zo koulskoude ha n'ema ket er bez gant he gorf; me lavar he ene, he ene a zo bet prenet gant goad Jezuz-Krist. E pe leac'h ema-hen breman? Enn eur vont euz ar c'horf, ez eaz rag-eeun d'ann env da veza curuz da viken, pe da veza strinket evit mad e-kreiz tan ann ifern.

O! na spountusa tra! En em roit 'ta breman da draou ar bed; daleit 'ta da zistrei oc'h Doue enn eur lavaret : War-c'hoaz e vezo deiz. Den diskiant, ann amzer a gollit zo o toulla ho pez; war-c'hoaz e viot gourzevet enn-han hag oc'h ene a ielo dirak Doue.

---

## PEDERVET KENTEL WAR-N-UGENT.

**War ar varn diveza ha war boanion ar bec'herien.**

1. — E kement tra a reot, sonjit petra zeuio goude; gwelit e pe stad ez eot dirak ar Barner didrnez n'euz ne-

tra kuzet out-han; dirak ar Barner ne sioula tamm evit kinnig d'ezhan tra e-hed. N'euz digarez e-hed hag a ve mad dira-z-han; barn a rai gant pep lealded.

O pec'her diskiant ha reuzeudik! Petra leverot-hu da Zoue a anavez ho kwal-oberiou holl, pa'z eo gwir e krenit, gweach a vez, dirak eunn den a zao drouk enn-han?

Na perak 'ta n'em em likit-hu ket e stad vad evit deiz ar varn? Neuze den ne gavo eunn all da zigarezi evit-han po d'he zifenn; a-wale'h en devezo pep-hini gant he veac'h he-unan. Breman ho labour a daol frouez, ho taelou a zo mad dirak Doue; hreman hoc'h hirvoudou a zo klevet, ho klac'har a hell dic'haoui evit ho peo'hejou ha peurnetaat hoc'h ene.

2. — Ann den a oar gouzanv, hen-nez a hell oher er hed-man eur purgator mad-meurhed. Setu : pa vez drouk-prezeget, mar teu da gaout muioc'h a c'hlao'har evit drougiez ar re all eget evit he zis-megaus he-unan; mar ped a wir galoun evit ar re a zao a-enep d'ezhan, ha mar kav digarez d'ho faziou a greiz he galoun; ma-ne zale ket da c'houlenn trugarez digant

ar re all; mar d-eo buhanoc'h da gaout truez eget da vont drouk enn-han he-unan; mar stourm aliez enep-t-han he-unan, ha ma en em ro holl da lakaat he gorf da suja d'ar spered.

Gwelloc'h eo d'e-omp en em wenna breman euz hor pec'hejou ha trouc'ha krenu hon techou fall, eget ne d-eo gortoz da baea evit-ho er bed all. E gwirionez en em douella a reomp hon-unan dre ar garantez re vraz hon euz evit hor c'horf.

3. — Petra en devezo tan ann ifern da zevi nemet ho pec'hejou? Seul vui e tamantot breman ouz-hoc'h hoc'h-unan, ha seul vui ec'h heuliot gwall-ioulou ar c'hik, seul vrasoc'h a ze e vezo ho kastiz, seul vuioc'h a zanvez a zastumot ive da zevi ac'hanoc'h.

Er pez m'hen devezo ann den pec'het gwasa, e vezo ive gwasa kastizet. Eno ar re zieguz a vezo broudet gant broudou ruz-glaou; ar re lountrek a vezo bourreviet gant ann naoun hag ar zec'hed. Eno ar re c'hadal hag ar re a zo en em roet da blijaduresiou ar c'horf, a vezo dalc'het e-kreiz ar pek bero hag ar soufr

fleriuz. Eno ar re c'hourvennuz a vezo ker braz ho foan ma iudint evel chas.

4. — Oc'h pep tech fall e vezo stag he boan. Eno ann dud rok a vezo karget a vez, ann dud piz a vezo enn eunn dienez ar vrasa. Eno ar boao a vezo gwasoc'h, a-benn eur pennadik. eget na ve er bed-man e-pad kant vloaz tremenet er binijen ar galeta. Ar re zaonet n'ho devezo na peoc'h na frealzidigez e-bed. Aman, da vihana, e tiskuizomp a-wechou hag e vezomp diboaniet gant hor mignouned.

5. — Bezit eta hreman enkrezet ha glac'haret enn abek d'ho pec'hejou, evit ma viot, e deiz ar varn, hep nec'h hag hep aoun e-touez ar re euruz. Rak neuze ann dud vad ha gwirion a zavo a-enep ar re ho devezo gwall-gaset ha disprizet anezho. Ann hini a bleg he henn er bedman dindan barnedigesiou ann dud, hennez a vezo neuze barner d'ezho.

Neuze e vezo braz fisians ann den paour hag izel a galoun, hag ann den rok a greno gant spount. Neuze e vezo gwelet ez eo bet fur er bed-man ann hini en

denz desket beza diskiant ha disprizet, dre garantez evit Jezuz-Krist.

6. — Neuze è vezo ebad beza gouzanvet a galoun vad eur boan-bennag, neuze pep den fallakr a stanko he vek. En em laouenaat a rai neuze ann den a zoujans Doue, neuze ann dud difeiz a vezo enkrezet. Ar c'horf a vezo bet kastizet dre ar binijen, a vezo neuze drantoc'h eget pa vije bet maget atao e kreiz plijaduresiou ar bed.

Neuze e lugerno ar gwiskamanchou dister, hag ar gwiskamanchou kaer a vezo bep sked e-bed. Neuze eunn tiik paour a vezo kavet gwell eget ann tiez alaouret. Neuze e vezo gwelloc'h d'ann den beza bet gouzanvet be boan bep klemm, eget beza bet boll c'halloudek war ann douar.

7. — Neb en devezo sentet dioc'h-tu, a vezo neuze savet hueloo'h evit ann hini en devezo bet ar muia skiant er bedman. Aun bini a zo bet glann be galoun, a vezo neuze easoe'h eget ar re wizieka. Neuze fae ar madou a bouezo mui evit holl densoriou ann douar.

Brasoc'h frealzidigez ho pezo neu-

ze evit eur beden a galonn ho pezo great, eget n'ho pa evit beza great eur pred-boed mad. Neuze ho pezo muioc'h a blijadur o veza bet tavet ho kenou, eget n'ho pe o veza prezeget kaer pell amzer. Neuze ann oberiou mad a dalvezo muioc'h eget komziou kaer e-leiz. Neuze eur vuez rust hag eur binijen galet a vezo kavet gwell eget holl blijaduresiou ar bed.

8. — Deskit eta breman gouzanv poaniou dister, evit beza neuze kuit a boaniou krisoc'h. Gwelit breman da genta petra a hellot ober goude. Ma n'oc'h ket breman evit gouzanv ken nebeud all a dra, penaoz ec'h hellot-hu neuze gouzanv poaniou a bado da viken? Ma n'oc'h ket, breman evit gouzanv heb en em glemm eur boan dister, petra reot-hu neuze e tan ann ifern?

Bez' ez euz diou zudi; ho c'haout ho diou ne hellit ket e gwirionez : ne bellit ket en em rei breman da hlijaduresiou ar bed, ha goude mont d'ann env gant Jezuz-Krist. Ha pa ho pe bevet bete vreman e-kreiz ann enorion bag ar plijaduresiou, petra dalvezfe kement-se holl

d'e-hoc'h, mar teufac'h da vervel raktal?

9. — Pep tra a zo eta avel ha moged, pep tra nemet karet Doue hag he zervicha hep-ken; hag ann hini a gar Doue a greiz he galoun n'en deuz aoun na rak ar maro, na rak ar poaniou, na rak ar varn, na rak ann ifern; ar gwir garantez eo a zo ann hent da gaout Doue.

Ne d-eo ket souez eta eu defe aoun rak ar maro ha rak ar varn, ann hini a gar c'hoaz ar pec'hed. Mad eo kouls-koude, ma ne hell ket ar garantez ho tistrei dioc'h ann drouk, e teufe ann aoun rak ann ifern da viret ouz-hoc'h da bec'hi; rak ann hini a ankounac'ha doujans Doue, ne oufe ket kenderc'hel pell er mad; koueza a rai hep dale e rouejou ann drouk-spered.

#### EVIT HOR C'HELENN.

*Doue a zo mad*, eme sant Augustin, *dre ma'z eo Doue bepred*. Daoust da ze, likit doun enn ho spered e teuio goude ann deisiou a vadelez, deiz ar varn, deiz a spount ne hello den tec'het diout-han. Enn deiz-ze pep-hini a zavo dirak ar roue a zo a viskoaz hag a vezo da viken;

enn deiz-ze e teuio pep-hini da zisplega hed-da-hed he holl oberiou hag ive he venosiou. Sonjit e kement-se, e-c'hiz pa ve deuet ann deiz-ze; gwelit dira-z-hoc'h ar besiou o tigeri, ar re varo o sevel hag o tont a vagad e-c'harz treid ar Barner holl-c'halloudek. Eno e vezo diskuliet kement tra zo kuzet; eno e vezo dizoloet menosion ar galoun; hag ann holl, enk war-n-ho, a davo mik o c'hortoz ar varn da zont. Neuze e tigoro ann env hag ann ifern: ar baradoz evit ar re vad, hag ann ifern evit ar re fall a vezo kollet da viken. Jezuz-Krist, enn dro d'ezhan ann elez hag ar re euruz, Jezuz-Krist a hign hreman enn envou; enn tu all, Satan a grap er re zaonet hag a stlap anezho enn he raok e-kreiz eur mor a dan. Setu great ann dro da viken! N'euz ken mui nemet dudiou ann env ha kounnar ann ifern.

Grit eta eunn dibab etre-z-ho ho daou, endra m'emoc'h c'hoaz war ann douar, ha ne ankounac'hait ket n'euz enn tu all d'ar bez na kenz na glac'har.

---

## PEMPVED KENTEL WAR-N-UGENT.

**Red eo poania kalounek da vont war well bed hor buez.**

1. — Bezit aketuz ha birvidik da zervicha Doue, ha sonjit aliez a weach evit

petra oc'h deuet aman, evit petra hoc'h euz dilezet ar bed. Ha ne d-eo ket da veva evit Doue, hag evit dont da veza distag dioc'h traou ann douar eo?

En em likit eta a wir galoun da vont war well, rak abarz nemeur e viot paeet evit hoc'h holl labouriou, ha neuze e viot kuit evit mad dioc'h pep anken ha dioc'h pep aoun. Dister a-walc'h e vezo ho labour er bed-man, ha goude e kavot eur peoc'h hraz, hag ous-penn-ze, euno euruzded a hado da viken.

Mar kendalc'hit da veza leal ha birvidik e kement tra a reot, Doue hep mar e-bed a vezo ive leal enn ho kenver hag a zigollo ac'hanoc'h gant largentez. Bez' e tleit kaout fisians e c'hounezot ar gurunen a c'hloar. Arabad eo d'e-hoc'h koulskoude toui war gement-se, gant aoun na zeufac'h da laoskaat ha d'en em c'houeza re.

2. — Eunn den a ioa oc'h eo em nec'hi aliez, taol-distaol enn enkrez hag er fisians. Eunn dervez, mantret he galoun gant ann doan, ez eaz d'ann iliz da bidi Doue, hag en em strinkaz war he zaoulin dirak ano aoter, o lavaret eon-han he-

uoao : O! ma oufeoo ha me a gendalc'ho e gras Doue! Rak-tal e klevaz e diabarz he gaioun mouez ano Aotrou Doue o lavaret d'ezhao : Ma oufac'h aon dra-ze, petra a rafac'h-hu? Grit breman ar pez a rafac'h neuze, hag e viot hep nec'h e-bed.

Rak-tal e oe dizoaniet ha kreveet. En em lakaat a reaz etre daouarn ann Aotrou Doue, ha diwar neuze ne oe mui enkrezet. Ahaoue ne falvezaz ken d'ezhan klask gouzout petra a c'hoarvezfe gant-hao enn amzer da zont. Eo em rei a eure holl da anaout petra a falveze da Zoue, petra a bije muia d'ezhao, evit ober peno-dahenn ann holl vad a helle.

3. — *Ho pezet fisians enn Aotrou Doue ha grit ar mad,* eme ar Profed, *bevit e peoc'h war ann douar, hag e viot maget gant ar madou a roi d'e-hoc'h.* Eunn dra zo hag a vir oc'h kalz a dud da vont war well ha da vont a-raok enn hent ho silvidigez; me lavar ann aoun ho deuz rag ar hoan pa vez red d'ezho stourm.

E gwirionez ann dud a ia war well dreist ar re all, a zo ar re a laka

muioc'h ho foan d'en em drec'hi ho-unan enn traou rusta ha diesa. Rak seul vui e teu ann den d'en em drec'hi heunan ha da suja he skianchou, seul vui a ze ez a war gresk er mad, seul vrasoc'h a ze eo ar grasou a den war-n-ezhan.

Evit gwir, ann dud holl n'ho deuz ket kemend ha kemend da drec'hi ha da vouga ho gwall-ioulou. Koulskoude ann hini a c'hoanta stard mont war gresk er mad, hen-nez a vezo krevoc'h da vont war well, evit-han da veza gwasket gant kalz a zrouk-ioulou, eget ann hini a zo klouar e-kenver ar mad, daonst ma'z eo mad he vuez a hend all.

Diou zra dreist-holl a ro kalz a nerz d'e-omp da vont war well, da c'houzout eo, pellaat enn eunn taol krenn dioc'h c'hoantegesiou fall hor c'haloun, ha poania tenn da gaout ar gwir santelez hon euz muia ezomm anezhi.

4. — Poania a dleit c'hoaz, muia mac'h hellot, d'en em viret oc'h ar faziou a zisplij d'e-hoc'h aliesa er re all ha da dreo'hi anezho enn-hoc'h hoc'h-unan. E pep leac'h, likit ho poau da greski ho santelez, evit ma viot douget a wir ga-

loun da heulia ar skoueriou mad a welot, pe ar re a glevot komz anezho.

Enn enep, mar teufac'h da welet eunn dra-benoag hag a ve da veza tamallet, diwallit na rafac'h hevelep tra Mar hoc'h euz great evel-se eur weach-beunag, likit ho poan da zistrei, huhana mac'h hellot, war ann hent mad. E-c'hiz ma welit ar re all, evel-se ar re all a well ac'hanoc'h.

5. — Peger kaer ha peger mad eo gwelet hor breudeur leun a garantez hag a zoujaus Doue, o veva enn eur c'hiz vad hag hervez reiz ho stad! Pegen doaniuz ha pegen diez eo gwelet re all o tiroll hag o lezel da oher ar pez a zo dleet d'ezho hervez ho stad! Pegen noazuz eo dilezel ar pez a c'houlen ar stad a vuez, evit trei oc'h ar pez n'omp ket dalc'het da ober!

6. — Ne ankounac'haít ket ar pez hoc'h euz gwestlet, ha kemerit evit skouer Jezuz-Krist stag oc'h ar groaz. O welet buez Jezuz Krist, hoc'h euz eur gwir abek da rusia gant ar vez, o veza ma'z oc'h bet bete vremaü ken dieguz diwar-benn dont da veza bevel out-han, evid-hoc'h

da gerzet, pell amzer zo, enn heot ano Aotrou Doue.

Eur manac'h hag en em ro a greiz he galoun da brederia gant aket war huez santel ha war hoaniou Jezuz-Krist, hennez a gavo eno stank ha founnuz kemeut tra a zo mad ha red d'ezhan da gaout; ne ket red d'ezhan klask er-meaz a Jezuz tra all e-hed gwelloc'h. O! ma ve Jezuz enn hor c'haloun, Jezuz stag war ar groaz, a-hred e vemp-ni desket awale'h!

7. — Eur manac'h mad a ra laouen ar pez a zo gourc'hemennet d'ezhan hag a c'houzanv hep klemm ar pez a c'hoarvez gant-han. Eur manac'h lezirek ha digaloun a zo stag out-han enkrez hag anken; diez en em gav e pep leao'h, dre'n abek m'ema he ene hep frealzidigez, ha ma'z eo miret out-han klask frealzidigez ar hed.

Ar manac'h ne vir ket reolen he urz en devezo, siouaz d'ezhan, ar gwasa lamm. Ann hini a glask he frankiz hag he eaz, a vezo hepred eok war-n-han, o veza ma tisplijo d'ezhao aoo dra-man pe aon dra-hont.

8. — Penaoz a ra ken aliez a lean all a zo ker striz ho reolen? Dibaoteo d'ezho mont er meaz, beva a reont pell dioc'h ar bed, dibri a reont nebeut a dra, gwisket int gant mezer-ballu, labourat kalet a reont, komz nebeut, choum pell war vale, sevel mintin mad; rei a reont kalz a amzer d'ar beden, lenn a reont aliez-meurbed, ha miret a reont gant aket reolen ho stad.

Sellit oc'h menec'h ti sant Bruno, oc'h menec'h Citau, oc'h kalz a venec'h hag a leanezed all; sevel a reont bemnoz da gana meuleudiou Doue. Bez' e tlefac'h eta beza golset a vez, dre ma'z oc'h ker lezirek e-pad ma'z euz kemend a venec'h all o veuli Doue noz-deiz.

9. — Ma u'ho pe keu da ober nemet meuli ann Aotrou Doue a galoun hag a c'henou, ma n'ho pe morse ezomm da zibri, da eva, da gousket, ba ma vec'h bepred evit meuli Doue bag he bedi hep paouez, neuze e vec'h eurusoc'h eget ne d-oc'h breman o plega, evel a rit, da holl ezommou ar c'horf. Pluget gant Doue n'hor be mui hini e-bed euz ann ezommou-ze, ha n'hor be ken da ober nemet

mezur hon ene! Dihaot eo d'e-omp, siouaz, tauva ar vagadurez-ze.

10. — Eunn den ha ne glask mui frealzidigez ar bed, a zeu da gaout Doue, ha neuze e vez hepred eaz, n'euz fors petra a c'hoarvez gant-han. Nep tro ne vez laouen, pa zeu d'ezhan pep tra da vad; nep tro ne vez nec'het, pa stag ann enkrez out-han; en em lakaat a ra gant fisians etre daouarn ann Aotrou Doue a zo evit-han pep tra e kement zo, e Doue netra ne varv, netra ne d-a da goll; enn-han avad pep tra a vev, oc'h Doue pep tra a zeut hep dale.

11. — Ho pezet sonj atao euz ho teiz diveza, ha ne aukounac'hait ket ann amzer gollet, morse ne zistro mui war he c'hiz. Ne viot biken den fur ha mad a bep hent, hep kalz a hoan hag a aket.

Buhan e viot enkrezet mar teuit da veza lezirek. Eun enep, mar d-oc'h birvidik er mad, e vezo braz ho peoc'h, hag ho labour a vezo kalz didorroc'h, dre ma vezo gras Doue gan-e-hoc'h, ha dre ma kerrot ar zantelez.

12.— Eunn den hag a zo kre he garantez hag he aket, hen-nez a zo reiz da bep

tra. Diesoc'h eo d'e-omp stourm oc'h hon techou fall eget ne d-eo oher lahouriou tenn. *Ann hini n'en em ziwall ket dioc'h ar pec'hejou bihan, nebeut a nebeut a affeillo gwasoc'h a ze.*

Bez' e viot laouen bepred dioc'h ann abardaez-noz, ma na gollit tamm amzer hed ann deiz. Bezit atao war evez e-kenver ho skianebou, en em galounekait hoc'h-unan, en em gelennit hoc'h-unan. Petra-bennag a c'hoarvezo gant ar re all, na vezit ket dieguz enn ho kenver. Seul vui ho pezo enebet ouz-hoc'h hoc'h-unan, seul vui a ze ez eot war gresk er mad.

## EVIT HOR C'HELENN.

Ha c'houi zo c'hoantek ha troet mad da ober ho silvidigez? Bezit eta war evez evit labourat hag evit stourm; anez n'euz silvidigez e-bed evid-hoc'h. Ann hent a gas da goll a zo ledan; *hogen nag hen zo striz*, eme ann Abostol, *ann hent a gas d'ar vuez!* Nerz ar c'hras, evit gwir, a dorr nerz al labour kalet-ze d'ar c'hristen mad. Evit-han da skniza ha da c'houzanv poaniou, ann den a feiz hag a zonjans doue a zo evelato enn eur peoc'h dudiuz;

dishevel braz eo ar pec'her. Koulskoude ez eo red d'ezhan lakaat he boan hep paouez evit en em drec'hi he-unan, evit trec'hi he c'hoantegesiou hag he zroukioulou, evit trec'hi ar bed hag an aerouant. Ar zent, abarz mont d'ann env, ho deuz stourmet pell ha kalounek out-ho ho-unan. *Darn zo bet merzeriet dre ne felle ket d'ezho prena ho buez; re all zo bet goapeet, skourjezet, chadennet, taolet e leac'hiou bac'h, labezet gant mein, heskennet e beo. Gouzanvet ho deuz pep seurt poaniou : lazet int bet dre ar c'hleze, kaset int bet er-meaz euz ho bro. Goloet e oant gant krec'hin loened; hed ho buez int bet enkrezet ha doaniet; balect ho deuz dre'l lec'hiou distro, dre ar mencziou, bevet e toullou dindan ann douar. Ar bed, evit gwir, ne dalveze ket tud er c'hi-ze.*

Testou a vagad a zo enn-dro d'e-omp : pellaomp eta dioc'h kement a wask ac'hanaomp, pellaomp dioc'h ar pec'hed; deomp da stourm hag hast war-n-omp; savomp hon daoulagad war-zu Jezuz a zo ar penn kenta hag ar penn diveza euz ar feiz. Evit mont d'al levenez a ioa bet great evit-han, Jezuz en deuz gouzanvet poaniou war ar groaz, oc'h ober fae euz ar vez, hag a zo azezet breman enn tu deou da Zoue.

PENN DIVEZA AR C'HENTA LEVR.

# EIL LEVR.

## KENTA KENTEL.

**Evit diskez hon ene diec'h traou ar bed hag he zevel war-zu Doue.**

1. — *Rouantelez Doue a zo ennhoc'h,* eme Jezuz-Krist, distroit oc'h Doue a greiz ho kaloun, ha dilezit ar bed-man n'euz nemet enkrez enn-han; neuze hoc'h ene a gavo ar peoc'h. Deskit ober fae euz a draou ar c'horf hag en em roit da draou ann ene; neuze e welot rouantelez Doue o tont enn-hoc'h.

Hag evit gwir, *rouantelez Doue a zo peoc'h ha laouenidigez er Spered-Santel;* ann dud difeiz n'ho deuz ket anezho. Jezuz-Krist a zeuio daved-hoc'h d'ho frealzi, mar likit hoc'h ene e stad vad evit digemeret anezhan.

*Ann holl c'hloar hag ann holl c'he-*

*ned a fell d'ezhan, a zeu euz ann diabarz;* eno eo e kar Jezuz beza dreistholl. Darempredi a ra aliez ann den zo dislag ha galoun dioc'h ano traou a ziaveaz, komz c'houek a ra out-hao, her frealzi mad a ra, rei a ra d'ezhan eur peoc'h braz, bez' eo deuz out-han eur garantez hor laka souezet.

2. — Poanit eta, ene mad, digorit ho kaloun d'ho Pried, evit ma plijo gaothan dont d'ho kavout ha choum ennhoc'h. Rak lavaret eo deuz : *Mar kar unan-bennag ac'hanoun, e talc'ho mad d'am c'homziou, ha va Zad a garo anezhan, hag e teuimp hon daou d'he gavout, hag e choumimp ennhan.* Digorit 'ta ho kaloun da Jezuz, ha ne list netra all e-bed da zont enn-hi.

Mar d-ema Jezuz gan-e-hoc'h, ez oc'h pinvidik; a-walc'h hoc'h euz gant-han. Rei a raio, digas a raio pep tra d'e-hoc'h, ha n'ho pezo ezomm e-bed da lakaat ho fisians eon dud. Rak ann dud a dro buhao, enn eun taol e vez dioner anezho. Jezuz avad a zo a viskoaz hag a vezo da viken; choum a raio gan-e-hoc'h evit mad.

3. — O veza ma'z eo ann den sempl ha dindan dalc'h ar maro, ne dleit nemeur fisiout enn-han, n'euz fors peger koulsbennag e ve, n'euz fors peger mignounbennag oufe beza d'e-hoc'h. Ne dleit ket ivez en em nec'hi kalz mar teu a-wechou da enebi ouz-hoc'h oc'h ober dael. Ar re a zohirio enn eunn tu gan-e hoc'h, war-c'hoaz marteze a vezo enn hoc'h enep; hag ar re a zo hirio a-enep d'e-hoc'h, a vezo-marteze mignouned d'e-hoc'h war-c'hoaz; ann dud peurvuia a dro evel ann avel.

Likit hoc'h boll fisians e Doue, n'ho pezet doujans ha karantez nemet evit-han hep-ken; kred e vezo evid-hoc'h, hag oher a raio pep tra evit ar gwella. N'emoc'h ket aman el leac'h ma choumet bepred, hag e pe leac'h-bennag e viot, ne viot ken nemet eunn divroad hag eunn tremeniad; biken ive n'ho pezo ar peoc'h nemet heza e vec'h a-unan gant Jezuz-Krist a wir galoun.

4. — Pe evit tra emoc'h-hu o sellet enn dro d'e-hoc'h er bed man, pa n'eo ket aman e kavot ar peoc'h? D'ann env eo e tleit mont da choum. Ne dleit eta

sellet, nemet enn eur dremen, oc'h kement zo er bed. Pep tra a dremen, ha c'houi a dremeno ive gant-ho. Diwallit na stagfac'h ho kaloun oc'h traou ar bed, gant aoun na vec'h touellet gant-ho ha na'z afac'h da goll.

Troit hoc'h ene war-zu ho Toue a zo enn env; ra zavo hep paouez ho pedennou etreze Jezuz-Krist. Ma n'oc'h ket evit prederia war draou huel, war draou ann env, sellit piz oc'h poaniou Jezuz-Krist hag oc'h he c'houliou sakr; ra vezint-hi atao dirak ho taoulagad. Ma ve hepred dirak ho taoulagad gouliou ha poaniou santel Jezuz-Krist, neuze e teufe d'e-hoc'h kalz a nerz evit gouzanv ho poaniou, neuze ivez ne rafac'h van ebed euz a fae anu dud evid-hoc'h; neuze e c'houzanvfac'h hep klemm komziou flemmuz ann drouk-prezegerien.

5. — Jezuz-Krist he-unan a zo bet disprizet gant ann dud; dilezet eo bet gant he vignouned ha gant he gerent d'ar c'houls ma oa gwall-gaset muia. Falvezet eo bet d'ezhan gouzanv ha beza disprizet, ha c'houi a gredfe en em glemm euz a eunn dra-bennag! Jezuz-Krist a zo bet kaseet

ha drouk-prezeget, ha c'houi a fell d'e-hoc'h heza karet, heza meulet gaot ano holl!

Panaoz ec'h hellot-hu gounid ar guruoen, ma oe c'houzanvit hep klemm na poan nag enehiez e-bed? Ma oe fell d'e-hoc'h gouzanv netra, penaoz e viot-hu mignoun da Jezuz? Gouzanvit eta gant Jezuz hag evit Jezuz, mar fell d'e-hoc'h kaout ho lod e rouantelez Jezuz.

6. — Ma vec'h eat doun eur weach hep-ken e kaloun Jezuz-Krist, mar ho pe anavezet eur weach peger hraz eo he garantez enn ho kenver, neuze oe rafac'h fors e-hed pe hen a ve eaz pê ziez ho toare. Enn enep, muioc'h a ze a blijadur ho pe da veza disprizet gaot ano dud, rak karantez Jezuz a ra d'e-omp en em zisprizout hon-unan.

Ann oeh a gar Jezuz e gwirionez, hennez a zo he ene distag dioc'h pep karantez direiz; beza ec'h hell eaz trei war-zu Doue, en em zevel enn he spered dreisthao he-unan ha heva e peoc'h gaut karaotez Jezuz.

7. — Ano hini a hriz aon traou dioc'h ma talvezout, kent eget dioc'h ma lava-

rer pe dioc'h ma kreder ez iot, hen-nez a zo fur e gwirionez hag a zo desket mui gant Doue eget gant ann dud. Gouzout a ra keizet enn henchou he ene, prizout a ra neheut ann traou a ziaveaz, ober a ra e pep leac'h, e peb amzer, ar pez a zo goure'hemennet gant ar feiz.

Buhao e tistro enn-han he-unan, o veza n'en em ro morse holl d'ann traou a-ziaveaz. Ne stourm out-han na labour-korf na netra all e-bed a zo red d'ezhan da oher dioc'h ann amzer, rak hervez ma c'hoarvez pep tra gaot-han, ec'h oar en em oher diout-ho.

Neh zo he ene e reiz vad hag e stad vad, ne ra van euz a oberiou ann dud, pe int-hi zo mad, pe int-hi zo fall. Seul vui e teu ano den da sacha traou d'he heul, seul vuioc'h a ze e vez sparlet ha distroet dioc'h Doue.

8. — Ma vec'h evel ma tleit heza, ma ve peur-neteet ho kaloun, oeuze pep tra a errufe evit ho mad hag a gasfe ac'hanoe'h araok enn hent ho silvidigez. Meur a dra a zisplij d'e-hoc'h hag a enkrez aliez ac'hauoc'h, dre n'oc'h ket c'hoaz

maro a-grenn d'e-hoc'h hoc'h-unan, na distag dioc'h holl draou ann douar.

N'euz netra a gemend a ve evit saotra kaloun ann den hag he reustla, evel ar garantez direiz evit ann traou krouet. Mar tilesfac'h ar frealzidigez a zeu a berz ann dud, neuze ec'h hellfac'h prederia war draou ann env, neuze e ve aliez hoc'h ene karget a levenez.

#### EVIT HOR C'HELENN.

Ann ene kristen, pa vez distag dioc'h ar bed, ne c'hoanta evit ann amzer a-vreman kouls hag evit ann amzer da zont, ne c'hoanta netra ken nemet beza a-unan gant Jezuz-Krist, c-c'hiz ma'z eo skrivet e *kanaouen santel ar garantez* a ra d'hor c'halounou tridal gant levenez : *Va muia karet a zo d'in, ha me a zo d'ezhan; kousket eo e-mesk al lili, da c'hortoz ma savo ann deiz ha ma kuzo ann devalijen.*

Siouaz, na petra glaskit-hu er-meaz ac'hanoc'h? Distroit enn-hoc'h hoc'h-unan ha poanit da lakaat hoc'h ene e stad vad, evit digemeret ho Pried a zo enn envou. Neuze e teuio hag e choumo gan-e-hoc'h, rak he zudi vrasa zo beza er galoun a c'hair anezhan. Neuze pell dioc'h trouz ar bed, pelt dioc'h ann traou krouet, neuze e viot hoc'h-unan gant Jezuz a' gom-



ouz-hoc'h *evel ma komz eur mignoun ouz he vignoun*; neuze e vezo ho kaloun karget a levenez oc'h her c'hlevet, ha ne falvezo mui d'e-hoc'h selaou tra nemet-han.

---

EIL GENTEL.

**Red eo d'e-omp en em lakaat etre daouarn ann Aotrou Doue e pep tra.**

1. — Ne zalc'hit oemeur a stad pion a zo eon tu gan-e-hoc'h pe a-enep d'e-hoc'h; n'en em likit e poan gant netra nemet gant ma vezo Doue enn emm tu gao-e-hoc'h e kemeot tra a rit. Ho pezet eur goustians vad, hag ann Aotrou Doue ho tifenno ervad. Ano hini a fell da Zoue diwall, fallagriez e-hed oe hello ooazout out-han.

Ma oufac'h tevel ha gouzaov, e welfac'h hep mar ann Aotrou Doue o tont da rei skoaz d'e-hoc'h. Gouzout a ra e pe amzer hag e pe zoare e tle dont d'ho tiboania, rak-se e tleit en em lakaat etre he zaouaru. N'euz oemet Doue a hell hor

skoazia ha distrei pep mez diwar-n-omp.

2. — Evit mac'h bellimp kaout abek d'en em izelaat pelloc'h amzer, ez eo aliez talvoudek-meurbed e ve anavezet ha tamallet hon techou fall gant ar re all. Mar teu ann den d'en em izelaat evit he faziou, neuze e vez eaz d'ezhan lakaat ar re all da zioulaat hag ive gounid karantez ar re ho doa drouk out-han.

Doue a zifenn hag a denn a boan ann hini a zo izel he galoun; karet ha frealzi a ra ann den izel a galoun, dont a ra d'he gavout, skuilla a ra grasou braz war ann hini zo izel a galoun ha sevel a ra anezhao goude d'ar c'hloar. Diskulia a ra d'ezhan aon traou n'euz nemet Doue a oar anezho; he c'hervel a ra ha tçuoa a ra anezhan etrezek enn-han.

Pa en deuz bet gouzaovet eunn dismegans-hennag, ann den zo izel he galoun a choum e peoc'h, rak n'eo ket war ar bed, war Doue eo ec'h en em harp. Na gredit ket e vec'h eat tamm war gresk er mad, ma ne gav ket d'e-hoc'h ez oc'h ann distera e-touez ann holl dud.

## EVIT HOR C'HELENN.

Na petra eo d'e-hoc'h komziou ha sonjezonou ann dud? N'eo ket ann dud a varno ac'hanoc'h. Mar teuont d'ho tamall e gaou, n'euz fors; didamallet e viot gant ann hini a wel e diabarz ar c'halouniou. Mar teuont d'ho tamall gant gwir abek, livirit e gwirionez, ha n'oc'h-hu ket euruz da veza kelennet? N'oc'h-hu ket euruz o c'houzanv eunn dra-bennag evit mad hoc'h ene? Poan hoc'h euz o c'houzanv kemend abek a gav ann dud eunhoc'h, dre m'en em brizit re hoc'h-unan. Anu'den zo izel he galoun, ne vez ket a zrouk enn-han, n'en em nec'h ket evithan da veza gwall damallet. Gouzout mad a ra ne d-eo he-unan nemet distervez; dre-ze ne helier morse he zisprizout kement ha ma en em zispriz he-unan e diabarz he galoun. Ha c'hoant hoc'h euzhu na ve netra evit dont da devalaat peoc'h hoc'h eue? En em likit holl etre daouarn ann Aotrou Doue; hag enn ho pedennou, pa c'hoarvez gan-e-hoc'h enkrez pe enebiez, livirit war-eunn-dro gant Jezuz-Krist : *Ia, va Zad, pa'z eo falvezet d'e-hoc'h e ve evel-se.*

## TREDE KENTEL.

**Diwar benn unn den a gar ar peoc'h.**

1. — En em zale'hit da genta e peoc'h hoc'h-unan, hag ec'h hellot goude digas ar peoc'h d'ar re all. Aun den a gar ar peoc'h, a dal kalz muioc'h eget ann den desketa. Ann den a ia da heul he c'hoantegesiou fall, hen-nez a gas bep mad da fall hag a gred eaz d'ann drouk

Aun den mad pa gar ar peoc'h, a dro pep tra e mad. Ann hini a vév er gwir beoc'h ne ziskred war nep den. Eun enep, ann hini a zo ginet ha drouk, hen-nez a zo bepred he spered e diskred; n'ema ket e peoc'h he-unan, ha ne fell ket d'ezhan e ve ar re all e peoc'h kennebeut.

Lavaret hag ober a ra ar pez ne dlefe ket lavaret nag ober, ha lezel a ra ar pez a ve aliez gwelloc'h d'ezhan da ober. War evez euz ar pez a dle ar re all da ober, e lez ar pez a dlefe da ober he-unan.

2. — Bezit 'ta da genta c'hoantek

hoc'h-unan, da vont war gresk er mad, hag ec'h hellot goude, gant gwir abek, kentraoui ar re all. Bez' ec'h ouzoc'h ervad golei ho faziou hoc'h-unan ha kaout d'ezho eunn digarez-bennag, ha ne fell ket d'e-hoc'h e ve mad digarez ar re all. Lealoc'h e ve d'e-hoc'h en em damall hoc'h-unan, ha teurel ar heac'h diwar ho nesa.

Mar fell d'e-hoc'h beza gouzanvet, deskit gouzanv ar re all. Gwelit pe geit emoc'h c'hoaz diouz ar re ho deuz ar gwir garantez, gwelit peger pell emoc'h c'hoaz diouz ar re a zo izel a galoun; ar re-man ne ouzont ket petra eo kaout drouk oc'h den, nemet out-ho ho-unan.

3. — Ne d-eo ket eunn dra ziez heva e-touez tud vad ha sioul; eunn dra eo hag a blij atao d'aun holl; rak pep-hini a gar beva e peoc'h, hag boll e karomp muioc'h ar re a zo a-unan gan-e omp. Hogen, beva e peoc'h e-touez tud ginet, e-touez tud fall ba direiz hag e-touez ar re a zo a-enep d'e-omp, a zo eur c'hras vad, eunn dra da veza meulet hag a zis-kouez ez omp kalounek.

4. — Bez' ez euz tud hag a vev e

peoc'h gant-ho ho-unan, hag ivez gant ar re all. Hinienn oa zo ne hellont ket heva e peoc'h na lezel ar re all e peoc'h; eur beac'h int d'ar re all, ha gwasoc'h beac'h d'ezho ho-unan. Bez' ez euz ive tud hag a vir ar peoc'h enn-ho ho-unan, hag a labour da lakaat ar re all da veva e peoc'h.

Er vuez reuzeudik-man, ar gwir beoc'h a zo o c'houzanv a galoun hag hep klemm, kent eget o veva heb enebiez e-hed. Ann hini a oar gouzanv ar brasa poaniou, hen-nez en deuz ar brasa peoc'h; treac'h eo d'ezhan he-unan hag ive d'ar bed, mignoun eo da Jezuz - Krist, hez' en devezo rouantelez ann env.

### EVIT HOR C'HELENN.

*Euruz ar re a gar ar peoc'h, rak galvet a vezint bugale Doue.* Na peger kaer eo ann hano-ze! Na peger kaer eo ar gentel a zo enn-han! Ar peoc'h a zo ar reiz dreist pep reiz; ann drouk-rans avad, ann dizunvaniez hag ar brezel ne d-int dilammet war ann douar nemet dre ann direiz ha dre ar pec'hed. Dre-ze, n'euz peoc'h e-bed el leac'h m'ema ar pec'hed;

n'euz peoc'h e-bed evit ann den a zo he spered hag he garantez a-enep d'ar reiz; n'euz peoc'h e-bed evit ann den a fell d'ezhan ober ar pez a zo a-enep d'ar wirionez ha da ioul Doue; n'euz peoc'h e-bed evit ar rouantelesiou a zo ho c'helenuaduresiou hag ho lezennou dishevel dioc'h kelennaduresiou ha lezennou Doue.

Nep piou-bennag, den pe bobl, a dorr al lezennou-ze hag a nac'h ar gelennaduresiou santel-ze, ha pa ne ve nemet enn eunn dra hep-ken; d'ann den-ze, d'ar bobl-ze o sevel a-enep Doue, e teu rak-tal he gastiz. Diez eo hep gouzout perak; n'ouzoum ket petra zo o kas hag o tigas anezhan tu-ma tu-hont, e nep leac'h ne gav ar peoc'h. Evel Kain goude he dorfed, eu deuz aoun. Nann, nann, ne d-euz peoc'h e-bed nemet evit bugale Doue; ar peoc'h zo enn ho c'haloun, mad her c'havont ha skuilla a reont anezhan e kaloun ar re'all. Redek a ra, kouls lavaret, euz ho c'haloun e-c'hiz ma rede ar steriou braz war ann douar ma'z edo hon tad kenta ennhan, enn amzer ma'z oa c'hoaz glann he ene. Pa skoio ar maro he daol diveza, neuze c'hoaz e vezo peoc'h, *rak rouantelez Doue a zo gwirionez ha peoc'h*.

Bugale Doue, it d'ar rouantelez a zo bet savet evid-hoc'h abaoue ar penn kenta euz ar bed.

## PEDERVED KENTEL.

**Diwar-benn ann den a zo glann he ene hag eeun he galoun.**

1. — Sevel a ra ann den dioc'h traou ar hed diwar bouez diou askel, me lavar diwar houez eur galoun eeun hag eunn ene glann. Hor menosiou a dle beza eeun, hor c harantez a dle beza glann. Eur galoun eeun a ia war-zu Doue, eur galoun c'hlann a stag out-han hag a gar anezhan.

Ne vezo ket diez d'e-hoc'h ober ar mad, mar d-eo distag ho kaloun dioc'h pep karantez direiz. Ma na glaskit nemet plijout da Zuue, ma na glaskit nemet mad ho nesa, ho kaloun a vezo eaz hag eun he frankiz.

2. — Ma ve eeun ho kaloun, neuze kemend a zu krouet a ve evid-hoc'h evel eur mellezour pe eur skouer a vuez, evel eul levr a zo enn-han kalz a gelennaduresiou santel. Ne d-euz netra war ann douar, peger bihan ha pegen disterbennag e ve, na ziskouez d'e-omp made-

lez ann Aotrou Doue. Ma ve ho kaloun mad ha glann, neuze e welfac'h skler pep tra, hag e prizfac'h anezho hervez ma'z int dirak Doue.

Eur galoun c'hlann a well enn env hag enn ifern. Dioc'h ma'z eo ann den enn he ziabarz he-unan, e varn ivez ann traou a-ziaveaz. Mar d-euz eul levenez-bennag er bed, ez eo avad evid ann den a zo glann he galoun. Mar d-euz ivez en-krez ha poan enn eunn tu-bennag, den n'her goar gwell eget ann hini a zo fall he goustians.

3. — E-c'hiz ma teu ann houarn da zivergla, e c'hiz ma teu da veza ruz-glaou, pa vez lekeat enn tan, evel-se ann den, pa en em ro holl da Zoue, a zeu da deurel he ziegi diout-han ha da veza eunn den nevez.

Pa zeu ann den da ieuaat e-kenver Doue, neuze en deuz aoun rak ann distera poan, hag e tro eaz-war-zu frealzidigez ar bed. Eun enep, pa zeu d'eu em drec'hi da vad he-unan ha da gerzet kalounek enn hent ann Aotrou Doue, neuze e kav eaz ar pez a gave diez diagent.

## EVIT HOR C'HELENN.

Pa falvezaz da Jezuz-Krist rei d'he zis-kibien eur skouer da veza heuliet, hà klask a eure evit-se tud brudet dre ho gwiziegez ha dre ho spered lemm. Netra avad. *Gervel a reaz eur bugel bihan, hag o veza lekeat anezhan e-kreiz etre-z-ho, e lavaraz : E gwirionez lavaret a rann d'e-hoc'h : ma ne zistroit ket oc'h Doue dre wir binijen, ma ne zeuit ket da veza hevel oc'h bugale vihan, ne d-eot ket e-barz rouantelez ann env.*

Petra 'ta welomp-ni er vugale? Kalounou eeun ha glann. Kredi, karet hag ober a reont pep tra a ioul frank, enn eur heulia mouez ho c'haloun; setu ar pez a blij da Zoue. Doue ne c'houlen na pedennou hirr na gomziou kaer, na prederennou braz hag huel; ne c'houlen ken nemet gwir garantez eur galoun eeun ha displeg.

Santela tra a oufac'h da oher eo en em ankounac'haat a-grenn hoc'h-unan, c'hoantaat ar pez a blij da Zoue ha netra ken, hag ober pep tra hervez ma c'hourc'hemenn, hep klask anaout he henchou. Ann neb a raio evel-se, braz e vezo he c'hopr, rak skrivet eo bet : *Eurus ar re a zo glann ho c'haloun, o veza ma welint Doue.*

## PEMPED KENTEL.

**Red eo d'eomp den sellet piz out-han he-unan.**

1, — Arabad eo d'e-omp en em fisiout re enn-omp hon-unan, dre ma'z a aliez gras Doue hag ar skiant diouzomp. Bihan dra eo ar sklerijen a zo ennomp, ha buhan a-walc'h e kollomp anezhi dre hon leziregez. Aliez ivez ne ouzomp ket ez eo ken dall se hon ene; aliez e reomp oheriou fall hag en em zigarezomp falloc'h e'hoaz diwar ho fenn.

Atizet omp a-wechou gant hor gwallioulou, hag e kredomp ez eo gant karantez Doue. Evit euun dra zister e tamallomp ar re all, hag a tremenomp dreist faziou gwasoc'h a reomp hon-unan. N'omp ket divezad da auaout ha da gavout pounner ar pez a c'houzanvomp a berz ar re all, ha ne evesaomp ket oc'h ar pez a c'houzanv ar re all euz hor perz hon-unan

2. — Nep piou-bennag a bouezfe ervad ha gant lealded petra eo he holl oberiou, ne ve ket ker striz da varn ar re all.

Eunn den zo he galoun distag dioc'h ann traou a-ziaveaz, a gav gwelloc'h sonjal enn he ene eget e kement zo; hag ann hini a daol evez mad out-han he-unan, a zo eaz d'ezhan tevel diwar-benn ar re all.

Ne viot biken distag dioc'h ann traou a-ziaveaz, ne viot biken e gwirionez den a zoujans Doue nemet tevel a rafac'h diwar-henn ar re all, nemet sellet piz a rafac'h ouz-hoc'h hoc'h-unan Oc'h en em rei holl da Zoue ha d'e-hoc'h hoc'h-unan, ne viot kizidik tamm e-bed e-kenver ar pez a welot dirak ho taoulagad.

E pe leac'h emoc'h-hu, pa n'emoc'h ket gan-e-hoc'h hoc'h-unan? Ha pa ho pe gwelet kement zo, petra a vad a zeufe d'e-hoc'h evit-se, mar d-oc'h lezirek enn ho kenver hoc'h-unan? Mar fell d'e-hoc'h heva e peoc'h hag e gwir garantez Doue, ez eo red d'e-hoc'h prizout nebeutoc'h ar pez ne vern ket ouz hoc'h; red eo ive gwelet atao Doue dirak ho taoulagad, ha teurel evez ouz-hoc'h hoc'h-unan.

3 — Buhan eta ez eot war gresk er mad, mar d oc'h bepred distag dioc'h holl

brederiou ar bed. Mont a reot war adre enn enep mar talc'hit stad euz a draou ann douar. Na gredit ket e ve netra braz, netra buel, netra dudiuz, netra talvoudek nemet Doue hep-ken ha kemend a zeu diganthan.

Kredit ne d-eo nemet avel ha moged kement frealzidigez a zeu a berz ann dud. Ann hini a gar ann dud dreist pep tra, ben-nez a zispriz kemend a zo izeloc'h evit-han. Doue hep-ken a zo a viskoaz hag a vezo da vikeu, Doue n'en deuz na kemm na ment; ne d-euz leac'h e-bed n'ema ebarz; Doue a zo frealzidigez ann ene ha gwir levenez ar galoun

## EVIT HOR C'HELENN.

Ha pa oufac'h-hu kement tra vad ha kement tra fall a zo e kaloun ann dud holl gwitibunan, petra a dalvezfe kementse d'e-hoc'h ma n'en em anavezit ket hoc'h-unan? Ne vezo goulennet digan-e-hoc'h, deiz ar varn, netra diwar-benn ar re all. Ankounac'hait eta ann traou-ze a ia peurliesa da heul ar re a zo douget d'ann drouk; ankounac'hait ann traou-ze, hag en em roit d'ar 'pez a blij da Zoue, d'ar pez a zo talvoudek evit hoc'h ene. Ar

gwir furnez, ar wiziegez dreist holl a zo en em anaout hon-unan; e pep mare e tleomp lakaat hor poan evit se. Enn eur ober evel-se, e teskomp en em zisprizout hon-unan, e teskomp gouela war c'houliou hor c'haloun, war ar garantez direiz a zo oc'h hon dalla, war ar c'hoantegeziou fall a wask ac'hanomp. Neuze ivez e lavaromp war-eunn-dro gant ann Abostol : *Piou a daolo diouz-in ar c'horf marvel-man?* Eurusa tud eo ar re a zo distag evel-se diouz ho c'horf! Petra a gavimp-ni goude ann taol diveza-ze, mar talc'homp mad ha stard d'ar wirionez? Bez' e kavimp Doue, Doue hep-ken, ha gant Doue pep tra, pep frealzidigez, pep mad.

O va ene, pep tra o veza er c'hiz-ze, deskit ato hag a-vremau en em zistaga dioc'h ar beae'h a ra d'e-hoc'h plega, deskit en em zistaga dioc'h ann douar, dioc'h ann traou krouet, evit en em rei da Zoue, da Zoue hep-ken.

---

## C'HOUEC'HVED KENTEL.

**War eurusded ar re ho deuz eur goustians vad.**

1.—Gloar ann den a zo ann desteni a ro d'ezhan he goustians vad. Ho pezet eur goustians vad, hag e viot bepred

laouen. Eur goustians vad a oar gouzanv meur a dra, hag a zo laouen-meurbed e-kreiz he foaniou. Eur goustians fall a zo bepred eun aoun hag eun enkrez.

Bez' e viot eun eur peoc'h dudiuz ma ne rebech d'e-hoc'h netra ho kaloun. N'en em laouenaat nemet pa ho pezo great mad. Ar re fall n'ho deuz morse na gwir levenez na peoc'h e-hed enn ho c'haloun, *rak ne d-euz ket a beoc'h evit ann dud fallakr,* eme ann Aotrou.

Mar teu ar re-man da lavaret : *E peoc'h emomp, ne c'hoarvezo drouk e-bed gan-e-omp, piou a gredfe noazout ouz-omp?* Na gredit ket auezho ; rak dourn Doue a savo enn eunn taol, ho oberiou a vezo kaset da netra, hag ho menosiou a ielo da goll.

Beza laouen e-kreiz ann enkrez ne d-eo ket eunn dra ziez d'ann hini a gar Doue, rak heza laouen evel-se a zo lakaat he c'hloar e kroaz ann Aotrou Doue. Buhan e tremen ar c'hloar a zeu digant ann dud. Anken zo atao oc'h heul gloar ar hed.

Gloar ar re vad a zo enn ho c'hous-

tians vad, n'ema ket e genou ann dud. Dudiou ann dud vad a zeu digant Doue hag a zo e Doue, hag ho levenez a zeu euz ar wirionez. Ann hini a c'hoanta ar gwir c'hloar, ar c'hloar a bado da viken, hen-nez na ra van euz a c'hloar ar bed.

Ann neb a glask gloar ar bed, ann neb ne ra ket fae anezhi e gweled he galoun, a zo anat e kar re nebeut gloar ann env. Ann hini ne ra van e-bed pe hen a vezo meulet, pe ben a vezo tamallet, hen-nez a vev eun eur peoc'h hraz.

3. — Ann hini a zo glaun he galoun, a vezo eaz d'ezhan beza euruz ha beva e peoc'h. N'oc'h ket santeloc'h eget na d-oc'h evid-hoc'h da veza meulet; na falloc'h mar d-oc'h tamallet. Ar pez ma'z oc'h ez oc'h; petra-bennag a vezo lavaret ac'hanoc'h, ne viot ket brasoc'h evit se dirak Doue eget ne d-oc'h e gwirionez. Mar taolit evez piz e pe stad ema hoc'h ene, ne reot fors e-bed euz ar pez a lavaro ann dud ac'hanoc'h.

Ann den ne hell gwelet nemet ann diaveaz; Doue a wel er galoun. Ann dud a zell oc'h ann oberiou, Doue a bouez ar soujezonou.

Ober mad atao hag en em brizout nebeut, a ziskouez ez eo izel hor c'haloun. Dizprizout pep frealzidigez a zeu a berz ann traou krouet, a ziskouez ez eo hon ene glann ha leun a fisians.

4. — Ann hini ne glask evit-han nep meuleudi a berz ann dud, hen-nez a ziskouez ez eo en em roet holl da Zoue. Rak *n'eo ket ann hini en em veul he-unan a vezo kavet mad, ann hini a zo meulet gant Doue eo.*

Kerzet gant Doue enn-omp hon-unan, beza distag dioc'h ann traou a-ziaveaz, setu stad ann den zo boaz da glevet mouez he goustians.

### EVIT HOR C'HELENN.

N'euz peoc'h e-bed evit ann hini n'her c'hav ket enn-han he-unan. Eur galoun enkrezet bag a zo o klask, e-mesk ann traou krouet, ar peoc'h e deuz diouer anezhan, ar galoun-ze a sko e biou, rak ar peoc'h n'ema ket eno. Na c'houi zo kiriek d'e-hoc'h hoc'h-unan d'en em fazia ! Ar mor pa vez dirollet gant eur barrad avel, ar mor ne darz ket muioc'h he goumnou eget na ra gwall-ioulou ann den er hed. Perak 'ta e livirit-hu d'ar

bed : taol diwar-n-oun va beac'h-enkrez. N'euz peoc'h e-bed nemet e Doue, n'euz levenez e-bed nemet er goustians vad. Plijaduresiou ar bed a zo eunn ebad d'ann den, ann drouk-ioulou a zeù caz da douella anezhan war ann tomm. Allaz! pa vezont-hi tremenet, petra choum war ho lerc'h? Livirit? Hag endra ma padont, livirit, nag a zoan, nag a enkrez aliez! Dishevel-braz eo ann euruzded a zo oc'h heul eur vuez vad; n'euz netra evel-d-hi. Ha gwelet a rit-hu er bed-man eunn dra hag a zo hevel oc'h stad ar re euruz enn env, kement ha ma'z eo stad ann ene savet dreist traou ann douar, kement ha ma'z eo stad ann ene a zo e peoc'h gant Doue dre ar fisians ha dre ar garantez?

Ra vezo ar stad-ze ho stad-c'hoũi; *deuit ha gwelit peger mad eo ann Aotrou Doue.* Grit ar pez a hellot, deuet c'hoant enn ho kaloun, hag ann hini a zigas ar menosiou mad enn ho spered a roio d'e-hoc'h ann nerz d'ho c'has da benn.

---

## SEIZVED KENTEL.

### Red eo d'e-omp karet Jezuz dreist kement zo.

1. — Euruz eo ann hini a oar petra eo karet Jezuz hag en em zisprizout he-unan evit Jezuz. Neb en deuz eur mi-

gnoun, a zo red d'ezhan he zilezel evit Jezuz, rak Jezuz a fell d'ezhan beza karet he-unan dreist pep tra. Ar garantez evit ann traou krouet a dro buhan hag a douell ar galoun; karantez Jezuz avad a zo stard hag a bad atao.

Ann hini zo stag he galoun oc'h ann traou krouet, a gouezo evel-d-ho ha gant-ho. Ann hini a gar Jezuz, a vezo stard da viken. Karit ha kemerit da vignoun ann hini ne zilezo ket ac'hanoc'h, pa viot dilezet gant ann holl, ha ne lezo ket ac'hanoc'h da vont da goll enn deiz diveza. Eunn deiz pe zeiz e vezo red d'e-hoc'h kuitaat pep tra dre gaer pe dre hek.

2. — En em zalc'hit eta tost da Jezuz e-pad ho puez ha da vare ar maro; likit hoc'h holl fisians er gwir vignoun-ze; n'euz nemet-han a hello rei skoaz d'e-hoc'h pa viot dilezet gant ann holl. Ho mignoun a zo he zoare evel-se : ne fell ket d'ezhan heza war zaou hanter; ho kaloun holl a fell d'ezhan da gaout, evit azeza enn-hi evel eur roue war he dron.

Ma oufac'h en em zistaga a-grenn dioc'h kement zo krouet, Jezuz en em

blijfe o choum gan-e-hoc'h. Kavout a rafe d'e-hoc'h neuze ez eo kollet evid-hoc'h, kouls lavaret, ar pez hoc'h euz karet evit ann dud, ar pez n'hoc'h euz ket karet evit Jezuz. N'en em harpit ket war eur gorsen a zo branselled gant ann avel, na fisiit ket enn-hi, rak *ann den a zo evel ar foenn, hag he sked holl a dremen evel bleun ar foenn.*

3. — Abred e faziot ma na zellit nemet oc'h doare ha diaveaz ann dud; rak mar klaskit enn-ho ho frealzidigez hag ho mad, ne gavot aliez nemet koll. Mar klaskit Jezuz e pep tra, e pep tra ivez e kavot Jezuz.

Ma en em glaskit hoc'h-unan, ec'h en em gavot ivez hoc'h-unan, evit ho koll e vezo, siouaz! Rak ann den ne glask ket Jezuz a ra muioc'h a c'haou out-han heunan, eget na rafe ann dud holl a zo a-enep d'ezhan, eget na rafe ar hed holl.

EVIT HOA C'HELENN.

Touellet omp gant hor skianchou a-ziaveaz, a lavare eunn den zo, hag e klaskomp hor mad e-touez ann traou krouet a dec'h diouz-omp hag a dremen evel

skeud. Karet ha beza karet a fell d'e-omp, hag e pellaomp diouz ann hini a zigas ar gwir garantez, ar garantez dreist pep karantez. Pegen diskiant omp eta pa stagomp hor c'haloun oc'h ann traou a dremen! Peger bresk eo karantez ann dud, *karantez a ia da netra gant ann amzer hag hervez ma tere ouz-omp.*

Karomp Jezuz hep-ken, karomp anezhan evel ma kar ac'hanomp hag e-c'hiz ma fell d'ezhan beza karet. ,*He garet a rankomp*, eme sant Bernard, *hep kemm na ment.* Gwaz a ze d'ann hini a gar eunn dra all-bennag mui eget-han! He c'hoantegesiou a denn etreze netra.

---

## EIZVED KENTEL.

**Diwar-benn ar stad eurus a zo, dre ar garantez, etre Jezuz hag ann ene mad.**

1. — Pa vez Jezuz gan-e-omp, pep tra a zo mad, pep tra a zo eaz. Pa ne vez ket Jezuz gan-e-omp, pep tra a zo diez. Pa ne gomz ket Jezuz ouz hor c'haloun, pep frealzidigez a zo dister.

Hogen pa lavar Jezuz eur ger hep-ken d'e-omp, ez eo braz hor frealzidigez. Mari Madaleu, ha ne savaz-hi ket rak-

tal euz al leac'h ma'z edo o vouela, pa lavaraz Marta d'ezhi : *Ar Mestr a zo aman, gervel a ra ac'hanoc'h.*

Pegen euruz ne vez ket ann ene er mare ma c'halv Jezuz anezhan euz ann daelou da levenez ar spered! Peger seac'h ha peger kalet eo ho kaloun hep Jezuz! Pegen diskiant ha pegen dievez' oc'h, mar c'hoantait eunn dra-bennag all oc'h-penn Jezuz! Ha ne ve ket se d'e-boe'h eur c'holl brasoc'h eget koll ar bed holl?

2. — Pe vern d'e-boc'h ar bed hep Jezuz? Beza hep Jezuz a zo eunn ifern grisiez; beza gant Jezuz a zo eur baradoz dudiuz. Mar d-ema Jezuz gan-e-boc'h, den e-bed ne hello noazout ouz-boc'h.

Ann hini a gav Jezuz, a gav eunn tenzor braz, pe evit lavaret gwell, eur mad dreist pep mad. Ann hini a goll Jezuz, a ra eur c'holl braz-meurbed, eur c'holl brasoc'h evit pa gollfe ar bed-holl. Paour-paour eo ann hini a ve' hep Jezuz; pinvidik-braz eo ann hini a zo ervad gant Jezuz.

3. — Eur skiant vraz en deuz ann hini

a oar komz gant Jezuz; eur furnez vraz en deuz ann hini a oar derc'hel mad da Jezuz. Bezit izel a galoun, hezit hepred e peoc'h, hag e vezo Jezuz gan-e-hoc'h; mar hezit leun a garantez Doue, mar hez sioul ho kaloun, Jezuz a choumo gan-e-hoc'h. Buhao ec'h hellot lakaat Jezuz da hellaat diouz-hoc'h, a-bred ec'h hellot koll he c'hras, mar fell d'e-hoc'h trei oc'h ann traou a-ziaveaz.

Goude ma vezo tec'het Jezuz diouz-hoc'h, goude m'ho pezo kollet anezhan, da gaout piou ez eot-hu? Piou neuze a glaskot-hu da vignoun d'e-hoc'h? Ne ou-fac'h ket beva hep eur mignoun-henoag, ha ma ne d-eo ket Jezuz ho muia karet e-touez ho mignouned, e viot gwall oec'het hag ankeniet. Pegen diskiant oc'h eta mar teuit da lakaat eoo euon all ho fisians hag ho levenez!

4. — Gwell e ve d'e-omp e savche ar bed holl enn hon eoep eget na ve koll karantez Jezuz. Ra vezu 'ta Jezuz ho mignoun dreist hoc'h holl vignouned. Karit ann dud holl dre garantez evit Jezuz, ha karit Jezuz evit-han he-unan.

Jezuz hep-keu a dle beza karet dreist

pep tra, pa'z eo he-unan ar mignoun mad ha leal dreist ann holl vignouned. Dre garantez Jezuz hag e Zoue e tleit karet ho mignouned kouls hag hoc'h enebourien, hag he hedi evit-ho, evit ma teuint holl d'he anaout ha d'he garet.

5. — Na c'hoantait morse beza meulet ha karet dreist ann holl, rak kementse ne d-eo dleet nemet da Zoue hep-ken, da Zoue n'euz den evel out-han. Arabad eo d'e-hoc'h ive c'hoantaat e ve kaloun eunn all stag ouz hoc'h-hini; na c'hoantait ket ken-neheut e vec'h touellet gant karantez den e-bed; ra vezo Jezuz enn ho kaloun hag e kaloun ann holl dud vad.

Bezet ho kaloun glanu hag hep karantez evit ann traou krouet. Red eo e ve ho kaloun neat ha distag dioc'h pep tra, mar fell d'e-hoc'h beza diere, mar fell d'e-hoc'h gwelet peger mad eo ann Aotruu Doue.

6. — Hag evit gwir, ne hellot ket dont a-benn a gement-se, ma n hoc'h euz ket gras Doue, ma n'oc'h ket tennet gant-hi, enn hevelep doare mac'h hellot beza a-unan gant-han, goude beza taolet ermeaz ha kaset kuit pep tra euz ho ka-

loun. Rak pa vez gras Doue gan-e-omp, neuze ec'h hellomp ober pep tra; enn enep, mar teu gras Doue da hellaat diouz-omp, neuze ez omp paour ha sempl ive, evel pa vemp bet dilezet e-kreiz ar poaniou.

E kement se, ann den ne dle ket koll fisians nag en em zigalounekaat; kentoc'h e tle en em lakaat etre daouarn ann Aotrou Doue, ha gouzanv, evit gloar Jezuz, kemend a c'hoarvez gant-han; rak goude ar goanv e teu ann hanv; goude ann noz e tistro ann deiz; pa ehan ar har-arne, e teu ann amzer gaer war he lerc'h.

EVIT HOR C'HELENN.

Map Doue a zo diskennet dre garantez war ann douar; dre ar garantez e sav hon ene beteg enn-han. Eunn dudi eo neuze gwelet Jezuz hag hon ene, ho daou a-unan. Ober a ra neuzeJezuz ar pez en deuz lavaret: *Ne fell ket d'in e teufac'h da veza emzivaded; dont a rinn etrezek enn-hoc'h.*

Deut eta, va Jezuz, deut da derri ar chadennou am stag oc'h ann traou krouet hag a ra d'in dale, siouaz, da veva evid-

hoc'h hep-ken. Phjet gan-e-hoc'h mac'h en em ankounac'haínn va-unan, grit na welinn mui, na c'hoantainn mui nemed-hoc'h; grit ma talc'hinn mad d'ho kaloun, evel ho tiskibl muia karet, ha ma vevinn enn eur peoc'h dudiuz ne gaver ket anezhi war ann douar; enn eur peoc'h ne oar ket ar bed petra eo, ha ne d-eo ket dre-ze evit beza tevaleet gant netra.

---

## NAVED KENTEL.

### War zioner pep frealzidigez.

1. — Endra bad frealzidigez Doue, ne d-eo ket diez d'ann den ober fae euz a frealzidigez ar bed. Eunn dra gaermeurbed eo dioueret a galoun vad frealzidigez Doue ha frealzidigez ann dud; eunn dra gaer eo ive gouzanv a ioul frank ha dre garantez evit Doue ar seurt diouer-ze enn he galoun, heb en em glask he-unan e netra, hag oc'h en em ankounac'haat he-unan.

Hag eunn dra sonezuz eo e vec'h laouen ha leun a garantez Doue, pa zeu he c'hras enn ho kaloun ? Pep den a c'hoanta kement-se. Eunn dudi eo kerzet,

pa vezer douget gant gras Doue Hag eunn dra souezuz eo e kafemp skanv hor beac'h, pa zeu ann Holl-c'halloudek d'he zongen, pa zeu ar Rener-braz d'hon hincha?

2. — Eunn dudi eo evit ann den kaout eur frealzidigez-bennag, ha diez eo d'ezhan en em anknounac'haat beunan. Dioc'h skouer he Eskop, ar merzer sant Lorans a drec'haz ar bed, o veza ma tisprizaz kement atiz a ioa enn-han, hag o veza ma c'houzanvaz he boan a galoun vad, dre garantez evit Jezuz, pa oe pellect diout-han ann Eskop braz Sixt a ioa karet meurbed gant-han.

Evel-se, dre garantez evit he Grouer, e oe treac'h d'ar garantez en doa evit eunn den; gwel e kavaz ober ar pez a blije da Zoue eget klask frealzidigez digant den e-bed. C'houi ive, deskit, dre garantez oc'h Doue, dilezel ho prasa mignoun, dilezel eur mignoun a dalvez kalz d'e-hoc'h. N'en em c'hlac'harit ket mar teu ho mignoun da bellaat diouzhoc'h, o veza ma rankomp holl, eunn deiz pe zeiz, dioueret ann eil egile.

3. — Red eo d'ann den stourm kalounek

ha pell amzer enep-t-han he-unan, abarz deski en em drec'hi a-grenn ha trei he holl garantez war-zu Doue. Pa zeu ana deu d'en em fisiout enn-han he-unan, neuze e teu eaz da drei war-zu frealzidigez ar bed.

Ann hini a gar Jezuz a wir galoun hag a c'hoanta stard mont war gresker mad, hen-nez ne ra fors euz a frealzidigez ann dud nag euz ann dudiou a-ziaveaz; kentoc'h e c'hoanta gouzanv evit Jezuz poaniou hraz ha lahouriou kalet.

4.—Pa zeu eta d'e-hoc'h eunn dizoanhennag a berz Doue, kemerit-hi enn eur drugarekaat anezhan. Ansavit e teu d'e-hoc'h ar c'hras-ze digant madelez Doue, ansavit n'hoc'h euz ket he c'hounezet. N'en em c'houezit ket evit-se, n'en em laouenait ket re, n'en em fisit ket re enn-hoc'h hoc'h-unan ; hezit kentoc'h izel a galoun evit ar mad a zo het great d'e-hoc'h, bezit evesiekoc'h eun hoc'h holl oberiou ha tostoc'h d'ho koustians ; rak tremen a raio ar mare-ze, ha war he lerc'h e teuio ann demptasion.

Pa vezo het lamet ar frealzidigez digan-e-hoc'h, n'en em zigalounekait

ket, gortozit gant doujans hag hep klemm ma teuio Doue d'ho kavout a nevez; rak Doue a hell rei d'e-hoc'h frealzidigez ha grasou hrasoc'h eget diagent. Ar re a anavez henchou Doue ne d-int ket souezet e vent-hi gweach mad, gweach fall; ne d-eo ket se eunn dra nevez evit-ho, dre ma'z eo c'hoarvezet aliez kemend all gant ar zent braz hag ar brofeded gwechall-goz.

5. — Unan anezho, gras Doue o veza deuet enn he galoun, a lavare : *Ker braz oa gras Doue enn-oun*, eme-z-han, *m'am euz lavaret : ne vezinn mui enkrezet hiviziken.* Pa oe eat ar c'hras diout-han, ar zant a lavaraz : *Distroet hoc'h euz ho taoulagad diwar-n-oun, ha' war-n-oun rak-tal enkrez a zo deuet.* Koulskoude ne goll ket he fisians, kalounekoc'h a ze e ped Doue, enn eur lavaret : *Krial a rinn war-zu enn-hoc'h, Aotrou, hag a wir galoun e pedinn va Doue.*

He beden o veza taolet frouez, ar zant a ro da anaout ez eo het selaouet gant Doue, enn eur lavaret : *Ann Aotrou en deuz va c'hlevet hag en deuz bet*

*truez nuz-in, Doue en deuz met skoaz d'in.*

Pe seurt skoaz en deuz-hen bet? *Trnet hoc'h euz,* eme-z-han, *va daelou e levenez, karget oc'h euz va c'haloun a zudi.*

Pa c'hoarvez e'hiz-ze gant ar zent braz, arabad eo d'e-omp, tud dinerz ha paour ma'z omp, arabad eo ec'h eo em zigalounekafemp, petra-bennag en hor c'haloun birvidik a-wechou, hag a-wechou all ien ha klouar; rak spered Doue a zeu hag a ia kuit evel ma kar. Setu evit petra e lavare Job : *C'houi zeu da gavout ann den dioc'h ar mintin, ha rak-tal en em dennit hag e lezit anezhan enn he zienez a galnun.*

6. — E petra ec'h hellinn-me eta lakaat va fisians? War betra en em harpinn-me nemet hep-ken war drugarez Doue, enn eur gredi gant feiz e teuio d'in he c'hras euz ann env? Rak evid-nun da veza e-touez tud vad, e-touez tud a gar Doue, e-touez migununed leal; evid-oun da lenn levriou santel ha skrijou kaer; evid-nun da glevet kanaouennu santel, aun tranu-ze holl a zu dister ha ne dal-

vezont nemeur, pa zeu ar c'hras da bellaat dionz-in, ha pa vezann lezet em faourentez! Nèuze n'euz tra gwelloc'h da ober eget gouzanv hep klemm hag en em lakaat etre daouarn Doue.

7. — Biskoaz n'am euz kavet den, peger braz-bennag e vije he feiz hag he garantez evit Doue, n'en devije bet awechou diouer euz a c'hras Doue, ha n'en divije gwelet he garantez o ienaat. Biskoaz sant e-bed ne d-eo bet savet ken huel na ker sklereet, na ve bet temptet a-bred pe zivezad.

Ann hini n'en deuz ket gonzanvet eunn enkrez bennag evit Doue, ne d-eo ket evit sevel he ene etrezek traou uc'hel ann env. Ann demptasion, o tont d'ann den, a ziskouez d'ezhan peurliesa e téuio ar frealzidigez war he lerc'h. Hag evit gwir, frealzidigez Doue a vez roet d'ar re ho deuz bet temptasionou. *Ann hini a vezo treac'h*, eme Jezuz-Krist, *me lakai anezhan da zibri frouez ar wezen a vuez.*

8. — Pa zeu d'ann den digant Doue eur frealzidigez-bennag, eo evit ma vezo krevoc'h da c'houzanv he boanion. War-

lerc'h ar frealzidigez, Doue a zigas ann temptasionou, gant aoun na zeufe ann den d'en em c'houeza evit he vadou. Ann drouk-spered ne gousk berad, hag ar c'hik ne d-eo ket maro c'hoaz; dre 'n abek-ze, bezit bepred a du da stourm, rak beza ez euz enn-dro d'e-hoc'h, a zeou hag a gleiz, enebourien hag a zo bepred war vale.

### EVIT HOR C'HELENN.

Evit-han da veza bet bepred a-unan gant Verb-Doue ha da veza bet enn eur peoc'h ar brasa, hor Salver benniget, endra ma'z edo war ann douar, a ioa enkrezet a-wechou e diabarz he ene, gant ar poaniou staget oc'h ann den abaoue ar pec'hed. Piou ne oar ar c'homziou kaer-man : *Glac'hdret eo va ene bete mervel. Va Zad, va Zad, perak hoc'h euz-hu va dilezet?*

Evel-se ar c'hristen, hep koll peoc'h he ene, a zo gwasket gant ar poaniou ha gant ann enkrez. Ma na zeufe d'ezhan nemet frealzidigez bepred, neuze e ve d'ezhan abek da gaout aoun na zeufe da laoskaat a zeiz da zeiz. Ma na zeufe d'ezhan nemet frealzidigez bepred, petra en defehen da rei d'he vuia karet. *Ar zantelez a ia war gresk dre greiz ar poaniou,* a lavar ann Abostol; *ne lakaa eta va holl*

*c'hloar da c'houzanv poaniou*, eme-z-han c'hoaz, *evit ma choumo bepred enn-oun nerz Jezuz-Krist*.

Oc'h en em zilezel hon-unan evel-se, e tiskouezomp hor feiz hag hor c'harantez, ec'h ansavomp ne d-omp ken nemet distervez ha ne dleomp ket en em hrizout re hon-unan. Enn amzer ma kredit ema Jezuz o pellaat diouz-hoc'h, likit evez na bleglac'h dindan beac'h ho poaniou; diwallit n'en em zigalounekafac'h. Neh a fell d'ezhan, eme eunn den a zoujans Doue, neb a fell d'ezhan dougen ervad he groaz, hen-nez a dle pellaat pep nec'h diout-han ha gouzanv a galoun vad, enn eur oher, e pep tra, ar pez a hlij da Zoue. N'ho pezet na nec'h nag aoun e-bed, kentoc'h e tleit beza laouen, rak skrivet eo : *Neb zo oc'h hada enn daelou, a vedo ekreiz al levenez. Enn eur vale e ouelent oc'h hada; dont a raint enn dro gant gwir levenez, o tougen malannou ed leiz ho daouarn.*

---

## DEKVED KENTEL.

**War ana anaoudegez-vad a dleomp da Zoue evit he c'hrasoa.**

1. — Perak e klaskit-hu ehana, pa'z oc'h bet ganet evit labourat? En em likit

e doare vad da c'houzanv poaniou hep klemm, kent eget d'eu em rei d'ar frealzidigez; en em likit e doare da zougen ho kroaz, kent eget d'en em rei d'al levenez.

Piou, e-touez ann dud, na gemerfe ket laouen ar frealzidigez hag al levenez euz ann ene, ma helfe ho c'haout atao? Rak frealzidigez ann ene a zo kalz dreist dudiou ar hed ha plijaduresiou ar c'horf.

Holl zudiou ar bed a zo goullo ha louz; dudiou ann ene avad a zo c'houek ha mad, o veza ma'z int deuet euz ar zantelez, ha skuillet gant Doue enn eneou glann. Ann den, siouaz, ne hell ket kaout atao, diouz he c'hoant, frealzidigez Doue, rak ann demptasion a zistro huhan.

2. — Ar pez a vir na zeu Doue d'hor c'havout aliesoc'h, eo o veza n'hon euz ket ar gwir frankiz a galoun, hag o veza m'hon euz re a fisians enn-omp hon-unan. Doue a ra mad pa zigas d'ann den grasou ar frealzidigez; hogen ann den a ra fall pa ne fell ket d'ezhan trugarekaat Doue evit he c'hrasou, hag anaout e teuont holl digant-han.

Ar pez a vir na red grasou Doue enn

hor c'haloun, en dre ma'z omp dizanaoudek e-kenver ann hini a ro anezho, ha ne nuzomp ket ansao euz a heleac'h e teuont d'e-omp. Rak ar c'hras a vez roet bepred d'ar re a zo anaoudek anezhi, ha Doue a lam digant ann den rok ar pez a vez roet peurliesa d'ann hini zo izel he galoun.

3. — Ne fell ket d'in kaout frealzidigez e-bed, mar ten da lamet digan-en ar gwir c'hlac'har; ne fell ket d'in en em zevel a spered enn env, mar teuann goude da ganut re a fisians enn-oun va-unan. Rak kement a zo huel ne d-eo ket santel, kement a zigas plijadur ne d-eo ket mad, kement a c'hoanta ann den ne d-en ket glann, kement tra a hlij d'ann den ne hlij ket da Zoue.

Karet a rann ar c'hras a ra d'in beza evesiekoc'h hag izeloc'h a galoun, ar c'hras a ra d'in en em zilezel easoc'h. Ann hini a zo bet kelennet gant ar c'hras a tnnt, gant ar c'hras a vont kuit, hennez ne gredo ket en em veuli euz a netra a vad; ansao a rai kentoc'h ez eo paour ha noaz.

Roit da Zoue ar pez a zo da Zoue, ha

kemerit evid-hoc'h ar pez a zo d'e-hoc'h; da lavaret eo, trugarekait Doue evit he c'hrasou, hag ansavit n'hoc'h euz evid-hoc'h nemet ar pec'hed hag ar boan a zo dleet d'ar pec'hed.

4 — En em likit bepred el leac'h izela, hag e vezo roet ann uc'hela d'e-hoc'h; rak ar peon huela ne hell en em zerc'hel enn he za nemet harp e ve war ar penn izela. Ar re zantela dirak Doue a zo ar re vihana dirak ho daoulagad ho-unan, ha seul vui ez eo braz ho gloar, seul vui a ze ez eo izel ho c'haloun. Skleret int gant ar wirionez, leun int a c hloar Doue, ne c'hoantaont tamm gloar c'houllo ar bed.

Harpet stard int e Doue ha diazezet war-n-ezhan, ha dre-ze ne hellont e nep kiz en em veuli ho-unan. O veza ma kasont da Zoue kemend vad ho deuz bet, ne glaskont ket beza meulet ann eil gant egile, ha ne fell d'ezho kaout nemet ar c'hloar a zeu digant Doue. C'hoant ho deuz dreist pep tra e ve meulet Doue enn-han he-unan hag enn holl zent.

5. — Bezit eta anaoudek evit ar grasou bihana, hag e viot kavet mad da

gaout re vrasoc'h Ra vezo evid-hoc'h ar c'hras vihana evel pa ve ar vrasa, hag ann distera evel ar gaera a oufac'h da gaout. Mar taolit evez peger braz eo ann hini a ro kement-se d'e-hoc'h, ne gavot hihan na dister netra euz ar pez a zeu digant-han; rak ne d-eo ket eunn dra zister ar pez a zo roet gant ann Aotrou Doue.

Ha pa zigasfe Doue d'e-hoc'h poaniou ha kastiz, e tleit kavout mad kement-se; rak oher ha lezel da oher a ra evit hor zilvidigez kement a c'hoarvez gan-e-omp. Mar fell d'e-hoc'h e ve hepred ar c'hras enn ho kaloun, hezit anaoudek pa ro Doue anezhi d'e-hoc'h, ha gouzanvit hep klemm pa lam anezhi digan-e-hoc'h. Pedit evit ma vezo roet d'e-hoc'h adarre; hezit izel a galoun ha hepred war evez gant aoun na zeufac'h da goll anezhi.

## EVIT HOR C'HELENN.

Nemet ma ve gras Doue gant-han, ann den ker paour ha ma'z eo, ne d-eo ket anezhan he-unan evit kaout menoz pe c'hoant mad e-bed. Ne hell netra anezhan he-unan, ne d-eo ket zo-ken evit c'hoan-

taat beza diwallet dioc'h paourentez, rak ne anavez he boan nemet dre sklerijen ann Aotrou Doue. Ma ne blijfe ket da Zoue rei skoaz d'ezhan, e teufe bemdez da veza toc'horoc'h-toc'hora, ha ne hellfe hiken ober ar mad. Rak-se, seul builloc'h e teu ar c'hras d'ezhan, seul vui a ze e tie en em izelaat o welet petra vije hep-d-hi, o welet petra eo anezhan he-unan.

Den diskiant ma'z oc'h, en em c'houeza a rit enn abek da vadelesiou Doue. *Petra hoc'h eus-hu ha ne ve ket bet roet d'e-hoc'h? Mar d-eo bet roet d'e-hoc'h ar pez hoc'h euz, perak en em veulthu evel pa n'ho pe ket bet kaent-se digant Doue?* Ar re en em briz re ho-unan, a zo red d'ezho plega ho fenn pa glevont ar c'homziou-ze. Red eo d'ann den en em lakaat evel netra dirak ann hini a hell, hep den all e-bed, he denna euz ann bent fall ma oe strinket enn-han gant ar pec'hed; ne hell en em zevel nemet dre en em izelaat. Rak-se e lavare ann abostol sant Paol: *Pa vezann sempl, neuze eo ez ounn kre.*

Me a oar breman, Abostol hraz, petra a livirit; dre en em izelaat eo e tennit warn-hoc'h ar c'hras a zo roet d'ann den izel a galoun, ha dre ar c'hras-ze ez oc'h gwisket gant nerz Doue he-unan. Petra ne dleomp-ni ket d'ann Doue-ze ker mad? Na petra a roimp-ni d'ezhan evit ken aliez a vadou? Paour evel ma'z omp, n'hon euz

da rei d'ezhan netra nemet hor c'haloun. Mad! ne c'houlenn netra ken digant he vugale geiz. Ra vezo eta hor c'haloun da Zoue hep kemm na ment; ra vezo d'ezhan hep-ken. Grit 'ta, va Doue, n'e devezo va c'haloun ken c'hoant nemet d'ho kaout; grit na vevo hiviziken nemet gant ho karantez, hag evel-se ma vezo hon ene a-unan gan-e-hoc'h war ann douar, evit ma'z aio divezatoc'h d'ann euruzded a bado da viken.

---

## UNNEKVED KENTEL.

**Nebeut a dud a gar kroaz Jezuz-Krist.**

1. — Kalz a dud a zo bag a gar rouantelez Jezuz enn env; nemeur avad a gar dougen he groaz. Meur a hini a c'hoanta kaout he frealzidigez, nebeut a gar he boaniou. Kalz a dud a gar azeza oc'h he daol, nebeut a gar iun evel-t-ban.

Ahn boll a fell d'ezho kaout ho lod enn he laouenidigez, ha ne fell da zibaot hini gouzanv eunn dra-bennag evit-ban. Kalz a dud a ia da beul Jezuz bete terri ar bara, ha nebeut a dud beteg eva ar c'halir euz he boaniou. Kalz a dud a veul

he vurzudou, ha nemeur a hini a gar dismegans he groaz.

2. — Kalz a dud a gar Jezuz endra na stourm netra out-ho; kalz a dud a veul hag a vennig Jezuz endra m'ho deuz digant-han enr frealz-hennag. Hogen, mar teu Jezuz d'en em guzet, mar teu da hellaat diout-ho, hed eur mare hep-ken, setu emint rak-tal oc'h en em glemm pe oc h en em zigalounekaat.

Enn enep, ar re a gar Jezuz evit Jezuz hep-ken, ar re ne garont ket anezhan enn abek d'ar frealzidigez a zigas d'ho c'haloun, ar re-ze a vennig anezhan pa zeu d'ezho enkresiou ha poaniou, kouls ha pa zeu d'ezho ar frealzidigez vrasa. Oc'hpenn-ze, ha pa ne fallfe ket da Jezuz rei morse d'ezho nep seurt frealzidigez, evelato e veulfent hepred anezhan hag hen trugarekafent hepred.

3. — Petra zo ha ne rafe ket ar garantez evit Jezuz, pa vez glann ha pa ne glask ket he mad hag he eaz he-unan, pa vez distag dioc'h pep karantez evidomp hon-unan? Ha n'eo ket gwir ne reont netra evit netra, ar re a glask hepred ar frealzidigez? Ha ne d-eo

ket auat ho deuz muioc'h a garantez evit-ho ho-unan eget n'ho deuz evit Jezuz, ar re ne glaskont nemet ar pez a zo mad ha talvoudek evit-ho? E pe leac'h e vezo kavet ann hini a fell d'ezhan servicha Doue evit netra?

4. — Dihaot a weach e kaver eunn den a zo maro a-walc'h d'ezhan he-unan evit heza distag a-grenn dioc'h traou holl ann douar; rak ar gwir haour a spered, ann hini zo he galoun distag dioc'h ann traou krouet, gant piou e vezo-hen karet? Mout pell d'he glask a ve red, ha heteg ar penn pella eus ar bed.

*Hag en defe roet ann den kement tra en deuz, ann dra-ze ne ve netra.* Hag en defe great eur binijen galet, ann dra-ze ve dister dra. Ha pa ve gwiziek e kement zo, e ve pell c'hoaz. Ha pa ve mad ha fur a bep hent, pa ve dez a feiz ar brasa, e ve c'hoaz enn eunn dienez vraz, rak hez' en defe dienez euz a eunn dra a zo red d'ezhan dreist pep tra.

Na petra eo eta ann dra-ze? Goude dilezel pep tra, e tle en em zilezel he-unan, en em ankounac'haat a-grenn bag en em

zistaga dioc'h pep karantez evit-han he-unan; ha pa en devezo great ar pez a oar a zo red d'ezhan da ober, neuze e rank kredi n'en deuz great netra.

5. — Ne dle ket derc'hel stad euz ar pez a heller prizout enn-han he-unan; kentoc'h e tle ansav ne d-eo nemet eur servicher ne dal netra, e-c'hiz ma lavar ar Wirionez he-unan : *Pa ho pezo great kement zo gourc'hemennet d'e-hoc'h, livirit : Servicherien didalvoudek omp.*

Neuze ec'h hello e gwirionez beza noaz ha paour a spered; neuze ec'h hello lavaret gant ar Profed : *Me zo paour ha va-unan er bed.* Koulskoude n'euz den pinvidikoc'h, den galloudekoc'h, den a ve muioc'h enn he frankiz a galoun eget ann hini a oar dilezel pep tra, a oar en em zilezel he-unan hag en em lakaat izeloc'h eget ann holl.

6

EVIT HOE C'HELENN.

Red eo karet Doue evit Doue he-unan; rak mar karfac'h anezhan enn abek d'ar blijadur hoc'h euz oc'h he zervicha, petra zeufe da veza ar seurt karantez-ze mar

teufac'h da ziouerel he frealzidigez? Ann hini en em glask he-unan enn eunn drabennag, ne oar ket karet. Sellit oc'h Jezuz ho skouer, n'en em glaske he-unan e nep tra : *Christus non sibi placuit.* Roet en deuz evid-hoc'h he eurusded, he vuez, ha kement a helle da rei : *Na vezet ket great hervez ar pez a fell d'in*, eme-z-han, *ra vezo great hervez ar pez a fell d'e-hoc'h!* Gouzanvet en deuz pep poan bete mervel war ar groaz ha heza dilezet gant he Dad : *Va Zad, perak hoc'h euz-hu va dilezet?*

Dioc'h he skouer, dilezomp pep tra, en em zistagomp dioc'h kement a garomp evid-omp hon-unan, ha kemeromp hep kemm e-bed ar mad kouls hag ann drouk, ar poaniou kouls hag al levenez. Neuze n'hon devezo ken menoz, ken c'hoant nemet menosiou ha c'hoant Jezuz, hag e vezimp a-unan gant-han hag evel ma vemp teuzet enn-han. Pa'z edo o vont da guitaat ar bed, Jezuz a c'houlennaz kement-se evid-omp digant he Dad, evel ann diveza hag ar brasa euz he vadelesiou.

## DAOUZEKVED KENTEL.

**War hent santel ar groaz.**

1. — Diez eo da galz a dud klevet ar c'homziou - man : *En em zilezit hoc'h - unan, dougit ho kroaz hag heulit Jezuz.* Kalz diesoc'h e vezo d'ezho, siouaz, klevet ar c'homziou diveza-man : *Pellait diouz-in, tud milliget, it d'ann tan da viken.*

Ar re a zelaou hreman a greiz ho c'haloun komziou Jezuz war ar groaz, hag a zent out-ho, ar re-ze n'ho devezo neuze aoun e-hed da glevet enn ho enep komziou ann daonedigez da viken. *Gwelet e vezo ar groaz ebarz ann envou, pa zeuio ann Aotrou da varn ann dud holl.* Neuze holl servicherien ar groaz, ar re a vezo het ho buez hevel oc'h huez Jezuz-Krist staget oc'h ar groaz, ar re-ze a dostaio gant eur fisians vraz oc'h Jezuz ho barner.

2. — Perak eta oc'h euz-hu aoun da zougen ar groaz, pa'z eer dre-z-hi da rouantelez ann env? Er groaz ema ar zilvidigez, er groaz ema ar vuez; ar

groaz hon diwall dioc'h hon enohourien; euz ar groaz e teu enn ene dudiou ann env; er groaz ema nerz ar galoun, er groaz ema levenez ar spered; er groaz ema ar gwir furnez, er groaz ema ar zantelez dreist holl.

Er groaz hep-ken ema silvidigez ann ene; dre ar groaz hep-ken hon euz fisians e teuio d'e-omp ar vuez a bado da viken. Dougit eta ho kroaz, heulit Jezuz, hag ez eot d'ar vuez a bado keit ha Doue.

Jezuz a zo eat enn ho raok o tougen he groaz, marvet eo evid-hoc'h war ar groaz, evit ma teskot dougen ho kroaz ha mervel war ar groaz; rak mar marvit gant Jezuz, e vevot ive gant Jezuz; ha mar hoc'h euz ho lod enn he hoaniou, ho pezo ivez ho lod enn he c'hloar.

3. — O veza m'ema pep tra er groaz, dougit ho kroaz ha marvit war-n-ezhi. Evit mont d'ar vuez ha da wir beoc'h ann ene, n'euz hent all e-hed nemet kerzet enn hent ar groaz ha kastiza ho korf hep paouez.

It el leac'h ma kerot, klaskit e kement leac'h a gerot, e nep leac'h ne gavot aziouc'h ho penn hent hueloc'h eget hent

ar groaz; e oep leac'h oe gavot a-ziudan ho treid hent gwelloc'h eget heot ar groaz santel.

Renkit ha reizit pep tra dioc'h ma fell d'e-hoc'h hag hervez ma kav d'e-hoc'h eo ar gwella; kaer ho pezo, gouzanv a rankot hepred euno dra-henoag, n'euz fors pe c'houi ho pe c'hoant, pe c'houi n'ho pe ket. Evel-se e kavot hepred ho kroaz; rak gouzanv a reot hepred eunn drouk-hennag eno ho korf, pe eur hoanhennag eno hoc'h ene.

4. — Gweach e viot dilezet gant Doue, gweach e viot enkrezet gant ann dud; oc'hpeon-ze, a-weehou e viot eur gwall veac'h d'e-hoc'h hoc'h-unan. Kaer ho pezo, ne gavot tra e-bed d'ho tiboania pe d'ho frealzi; red e vezo d'e-hoc'h gouzanv keit ha ma plijo gant Doue.

Rak Doue a fell d'ezhañ e teskfac'h gouzaov hep heza frealzet, e plegfac'h a-grenn d'ezhao hag e teufac'h da veza izeloc'h a gâlouo dre aon enkreziou. N'euz deo a ve ken glac'haret eoo he galoun gaot poanioo Jezuz-Krist, evel ann hini eu deuz gouzanvet poanlou hevel ouz he re.

5. — Dira-z-hoc'h eta ema hepred ar groaz enn he zav, e pep leac'h ema oc'h ho kortoz. N'oc'h ket evit tec'het dioutht, n'euz fors e pe leac'h-bennag ez afac'h; rak e pe leac'h-bennag ez eot, ec'h en em zougot hoc'h-unan, hag en em gavot bepred hoc'h-unan.

Troit oc'h ann env, troit oc'h ann douar, sellit enn dro d'e-hoc'h, sellit e diabarz eun-hoc'h, e pep leac'h e kavot ar groaz, hag e vezo red d'e-hoc'h bepred gouzanv hep klemm, mar fell d'e-hoc'h kaout peoc'h ann ene ha gounid ar gurunen a vuez.

Mar tougit ho kroaz a galoun vad, ar groaz ho tougo ive hag ho kaso d'al leac'h m'hoc'h euz c'hoant da vont, me lavar d'al leac'h ne vezo mui netra da c'houzanv enn-han; al leac'h-ze n'ema ket dre aman Mar tougit ho kroaz a-enep d'e-hoc'h, hi a vezo pouneroc'h a ze, kreski a reot ho peac'h; hag evelato e vezo red d'e-hoc'h dougen ho kroaz Mar stlapit eur groaz diouz-hoc'h, e kavot eunn all hep mar, eunn all hag a vezo pouneroc'h marteze.

6. — Ha kredi a rit-hu ec'h hellot

tec'het dioc'h ar poaniou n'euz bet den e-bed biskoaz evit tec'het diout-ho? Pehini e-touez ar zent n'en deuz bet kroaz hag anken? Hon Aotrou Jezuz-Krist he-unan, endra edo war ann douar, ne d-eo ket bet heb eur boan-bennag e pep mare hed he vuez.

*Red e oa, eme-z-han, e c'houzanv-zhe ar C'hrist hag e savche euz a varo da veo, hag ez aje evel-se d'he c'hloar.* Penaoz eta e klaskit-hu eunn hent all nemet hent ar groaz santel?

7. — Buez Jezuz-Krist hed-da-hed a zo bet eur groaz hag eur verzerinti; ha c'houi a glask evid-hoc'h ar peoc'h hag al levenez! Fazia a rit, fazia a rit, mar klaskit eunn dra-bennag all nemet ann enkrez, rak er bed-man n'euz nemet poaniou ha kroasiou tro-war-dro; ha seul vui ez ai ann den war gresk er mad, seul bounneroc'h a ze e kavo ahez he groasiou, rak dre ma kresk he garantez, e kresk ivez ar boan en deuz o veva di-vroet war ann douar.

8. — Pegen enkrezet bennag e ve ann den a hep tu, evelato n'ema ket hep frealzidigez, o veza ma oar ez eo talvou-

dek braz evit-han gouzanv he groaz. Rak mar teu da zougen he groaz a galoun vad, rak-tal e vez troet he veac'h-enkrez enn eur fisians vraz e Doue; ha seul vui e vez kastizet he gorf gant ar poaniou, seul vui e vez kreveet he spered gant ar c'hras.

Oc'hpenn-ze, ar c'hoant en deuz da c'houzanv poaniou evit dont da veza hevel oc'h Jezuz war ar groaz, a laka aliez anezhan da veza ker kre, ne fallfe ket d'ezhan beza heb enkrez hag heb poan; rak gouzout a ra e vezo seul welloc'h dirak Doue, seul ma c'houzanvo poaniou braz evit Jezuz.

9. — Kement-se ne zeu ket euz a nerz ann den, euz a c'hras Jezuz-Krist eo e teu. Ar c'hras-ze a ro kement a nerz d'hor c'horf bresk, ma teu ann den, dre-z-hi, da ober ha da garet ar pez ma'z eo douget da gasaat ha da dec'het enn he raok.

Eunn dra enep goad ann den eo dougen ar groaz, karet ar groaz, kastiza he gorf ha lakaat anezhan da blega. Enep he c'hoad eo d'ann den pellaat dioc'h ann enoriou, gouzanv pep dismegans a

galoun vad, en em zisprizout he-unan, c'hoantaat beza disprizet gant ar re all, gouzanv heb en em glemm pep seurt enebiez, ha beva er hed-man hep c'hoantaat beza euruz enn-han.

Mar sellit ouz-hoc'h hoc'h-unan, e welot ne hellit oher netra euz a gementse; enn enep, mar likit hoc'h holl fisians enn Aotrou Doue, e vezo roet d e-hoc'h nerz euz ann env, hag e plego d'e-hoc'h ar bed hag ar c'hik. Oc'hpenn-ze, n'ho pezo aoun e-hed rak atizou ann drouksspered, mar d-ema ar feiz enn ho kaloun, mar d ema sin ar groaz enn ho kerc'hen.

10. — E-c'hiz eur servicher mad, en em likit 'ta da zougen kalounek kroaz Jezuz-Krist ho mestr, a zo het staget out-hi dre garantez evid-hoc'h.

Bezit e-taill da c'houzanv kalz a boaniou ha meur a enkrez er vuez reuzeudikman, rak evel-se e c hoarvezo gan-ehoc'h e pe leac'h-bennag e viot; evit gwir, ne gavot nemet poaniou n'euz fors e pe leac'h-hennag ez eot da guzet. Red eo e ve er c'hiz-ze; gwella tra a zo da ober evit dont da veza treac'h d'ar poa-

niou ha d'ann anken, eo gouzanv hep klemm.

11. — Eñt a galoun vad kalir Jezuz-Krist, mar fell d'e-hoc'h beza karet gaot-han ha kaout ho lod enn he c'hloar. Evit ar frealzidigez, list ann Aotrou Doue da ober evel ma plijo gant-han.

Evid-hoc'h-hu, bezit e-taill da c'houzanv enkreziou, ha prizit anezho evel pa vent eur frealzidigez ar vrasa. Rak *holl boaniou ar bed-man, ha pa vec'h hoc'h-unan evit ho gouzanv holl, poaniou ar bed-man ne d-int netra e-skoaz ar c'hloar da zont, ar c'hloar a roio Doue d'e-omp eunn deiz a vezo.*

Pa gavot eaz ho poan, ha pa blijo d'e-hoc'h ann enkrez, dre garantez evit Jezuz, kredit oeuze ez eo euruz ho stad, rak kavet hoc'h euz ar baradoz war ann douar.

12. — Dishevel e vezo ho stad keit ha ma vezo diez d'e-hoc'h gouzanv ho poan, keit ha ma klaskot pellaat diout-hi; rak o'ho pezo peoc'h e-bed, hag ann enkrez a ielo d'hoc'h heul e kemeut leao'h ma tec'hot.

Ma en em likit a du da oBer ar pez a zo dleet, da lavaret eo da c'houzanv ha da vervel, rak-tal e vezo gwelloc'h ho stad hag e kavot ar peoc'h.

Ha pa vec'h het douget a spered heteg-ar penn uc'hela eus ann envou, evel sant Paol, n'euz ket touet d'e-hoc'h evit se n'ho pezo netra e-bed ken da c'houzanv. *Me a ziskouezo d'ezhan,* eme Jezuz-Krist, *pegement a boan a vezo red d'ezhan da c'houzanv evit va hano.* Red eo 'ta d'e-hoc'h gouzanv, mar fell d'e-hoc'h karet Jezuz hag he servicha hepred.

13. — Plijet gant Doue e vec'h kavet mad da c'houzanv eunn dra-hennag evit hano Jezuz! Pehez gloar evid-hoc'h! Pebez levenez evit ann holl zent! Pebez skouer vad evit ho neza! Rak ann holl a veul ar re a c'houzanv heh en em glemm, daoust ne'z euz nemeur a fell d'ezho gouzanv.

Bez' e tlefac'h gouzanv a galoun vad eunn draik-bennag evit Jezuz-Krist, pa'z eo gwir ez euz kalz a dud hag a c'houzanv poaniou hrasoc'h evit ar bed. Gouezit ervad ez eo red e vevfac'h

hed ho puez evel pa vec'h war ho tre-menvan; gouezit ervad penaoz seul vui e varv ann den d'ezhan he-unan, seul vui a ze a vev evit Doue.

14. — Traou ann env a zo dreist spered ann hini ne fell ket d'ezhan dougen he veac'h dre garantez evit Jezuz-Krist. N'euz netra e-bed hag a ve ker kouls dirak Doue, netra a ve gwelloc'h evid-hoc'h er bed-man, eget gouzanv a galoun vad evit Jezuz-Krist.

Ha pa vec'h lezet da gemeret etre daou, e tlefac'h kentoc'h c'hoantaat kaout poaniou evit Jezuz, eget heza frealzet, dre ma vec'h neuze heveloc'h oc'h Jezuz-Krist hag ouz he holl zent.

Rák ne d-eo ket dre ar frealzidigez na dre zudiou e-leiz eo e teuomp da dalvezout muioc'h; ne d-eo ket dre-z-ho ez a hor stad da well; dre ar poaniou eo ha dre ann enkresiou braz.

15. — Hag evit gwir, ma vije bet evit silvidigez ann dud eunn dra-bennag all gwelloc'h ha talvoudekoc'h eget na d-eo ar poaniou, n'euz mar e-bed n'en divije Jezuz desket kemeut-se d'e-omp dre he skouer ha dre he gomziou; rak alia a ra

da zougen ho c'hroaz, ken he ziskibien, ken ar re a c'hoanta mont war he lerc'h. Lavaret a ra d'ezho : *Mar fell da unan-bennag dont d'am heul, r'en em zilezo he-unan, ra zougo he groaz ha r'am heulio.*

Goude poueza pep tra, leveromp eta : *Red eo d'e-omp gouzanv meur a enkrez evit mont da rouantelez ann Aotrou Doue.*

## EVIT HOR C'HELENN.

Kelebnadurez ar groaz, gwall skouer evit ar Juzevien hag ar Baianed, a zo ar pez a oar ann dud nebeuta. Ansao a reont ez eo maro eunn Doue evit ho savetei, hag evelato ne fell ket d'ezho mervel d'ezho ho-unan, d'ho gwall-ioulou, d'ho c'hoantegesiou ; hag e leveront evel re Gafarnaom : *Garo eo ar c'homzou-ze, piou a oufe ho c'hlevet.*

Red eo d'e-omp ho c'hlevet koulskoude, rak anez, n'euz silvidigez e-bed evidomp. Ann env hag ann douar a ioa dizunvan etre-z-ho ; ar groaz e deuz ho unanet. Kement a ia d'ann env a zao euz a dreid ar groaz. En em stardomp eta oc'h ar groaz ; ra vezo ar groaz hor frealzidigez er bed-man, evel ma'z eo hon nerz. Pa fell

da Zoue, enn he vadelez, digas d'e-omp eur boan-bennag da welet ha ni a zo kre, leveromp gant ann Abostol sant Andre : *Kroaz santel, a glaskenn keit all zo! Kroaz, savet evit va ene a ioa oc'h he gedal gant karantez!*

Ann holl zent ho deuz c'hoanteet dougen ho c'hroaz goude komz er c'hiz-ze. *Gouzanv ha mervel*, a lavare aliez santez Tereza. Hag e-kreiz he foaniou e kave muioc'h a beoc'h hag a eurusded eget n'ho devezo birviken ar re a zo euruz hervez ann dud. Eur berad daelou hep-mui-ken, pa vez skuillet e-c'harz treid Jezuz, a zo kals dudiusoc'h eget holl zudiou ar bed.

PENN DIVEZA ANN EIL LEVR.

## TREDE LEUR.

### KENTA KENTEL.

**Peaaoz a komz Jezuz-Krist ouz ann ene mad.**

1. — ANN ENE MAD — *Me a zelaouo ar pez a lavaro d'in ann Aotrou Doue e gweled va c'haloun.*

JEZUZ-KRIST. — Euruz ann ene a zelaou ann Aotrou Doue o komz out-han, hag a zigemer ar c'homziou a frealzidigez a zeu euz he c'henou! Euruz ann diskouarn a glev mouez ann Aotrou Doue ha ne reont van e-bed euz a draou ar bed!

Euruz-braz ann diskouarn ne zelaouont tamm ar vouez a zeu a-ziaveaz ha ne zelaouont nemet ar wirionez o komz ouz ann ene! Euruz ann daoulagad a vez serret oc'h ann traou a-ziaveaz ha digor frank d'ann traou a-ziabars!

Euruz ar re a anavez ann traou a-ziabars hag a laka ho foan da zont da anaout mui-oc'h-vui ann traou euz ann env, oc'h oher bemdez ar pez a c'houlen ar feiz digant-ho! Euruz ar re en em ro a galoun vad da Zoue hag en em zishual euz a sparlou ar hed!

2. — ANN ENE MAÑ. — Taol evez oc'h kement-se, o va ene, ha serr da zor oc'h plijaduresiou ar c'horf, evit mac'h helli klevet ar pez a lavaro d'id ann Aotrou Doue.

JEZUZ-KRIST. — Chetu a lavar ho muia karet : *Bez' ez ounn ho silvidigez, ho peoc'h hag ho puez*. Kerzit em c'hichen, hag e kavot ar peoc'h. List da vont e-biou kemend a dremen, ha klaskit ar pez a bado da viken.

Da betra eo mad ann holl draou a dremen, nemet da douella ann den? Pe seurt skoaz ho pezo-hu digant ann holl draou krouet, mar d-oc'h dilezet gant ho Krouer? O veza eta dilezet pep tra, likit ho poan da bljout d'ho Krouer ha da veza feal d'ezhan, evit mac'h hellot mont d'ar gwir euruzded.

### EVIT HOR C'HELENN.

Selaonomp furnez ann Aotrou Doue : *Va holl blijadur*, eme-z-hi, *a zo beza e-touez bugale ann dud.* Siouaz, ann darn vuia euz ann dud n'int ket evit lakaat he c'homziou enn ho spered, pe ne fell ket d'ezho klevet he mouez; rak-se e pellaont diout-hi evit trei oc'h ann traou krouet. *Deuet eo er bed, hag ar bed n'en deuz ket anavezet anezhi.* Evit-se eo en deuz gourc'hemennet ann Abostol *na garfemp ket ar bed na netra euz a gemend a zo er bed, o veza ma'z eo holl d'ann drouk-spered.*

Rak-se, mar fell d'e-omp tenna war-n-omp spered Doue, ar spered-ze *a zesk pep tra*, e rankomp pellaat dioc'h ar bed, dilezel he fals kisiou, he blijaduresiou ne zigasont nemet trouz ha diroll. El leac'hiou distro hep-ken e kaver Jezuz, *he vouez ne vez ket klevet e-kreiz ann emgroez* nag e-mesk ann dud a vagadou. Pa fell da Jezuz skuilla he vadelesiou enn eunn ene kristen, *e kas anezhan d'al leac'hiou distro, hag eno e komz ouz he galoun.* A-ioul ec'h halffenn lavaret peger c'houek eo ar c'homziou a vez etre-z-ho ho daou! Ann hini en deuz klevet anezho, na pa ve nemet eur weach, ne hell mui klevet komziou ann dud. O va Jezuz, komzit oc'h va c'haloun, hiviziken ne fell d'in selaou nemet ho mouez, pell dioc'h trouz ar bed.

## EIL GENTEL.

**Ar wirionez a gomz ouz hoa ene hep na glever troaz he c'homziou.**

1. — ANN ENE MAD. — *Komzit, va Doue, ema ho servicher oc'h ho selaou. Me zo ho servicher, roit d'in ar sklerijen, evit ma teskinn ho kourc'hemennou. Grit d'am c'haloun klevet ar c'homziou a zeu euz ho kenou, grit d'ho komziou koueza war-n-ezhi ker c'houek hag ar gliz.*

Gwechall bugale Israel a lavare da Voizez : *Komzit ouz-omp c'houi hoc'h-unan, ha ni a zelaouo ac'hanoc'h; hogen arabad eo d'ann Aotrou Doue komz ouz-omp, gant aoun na varfemp* Ne d-eo ket evel-se, Aotrou, ne d-eo ket evel-se e lavarann-me d'ehoc'h; enn euep, ho pidi stard a rann gant eur galoun izel eûn eur lavaret evel ar Profed Samuel : *Komzit, Aotrou, rak ho servicher a zelaou* Ra davo Moizez hag ar Brofeded all; c'houi hepken, Aotrou Doue, komzit ouz-in, c'houi

a guzul hag a sklera ann holl Brofeded, rak c'houi hep-ken a hell hep-z-ho va deski e doare; hi avad hep-z-hoc'h ne oufent deski netra d'in.

2. — Evit gwir ec'h hellont komz, hogen ne hellont ket lavaret petra eo ho c'homziou. Prezek kaer a reont, ha mar tavit-hu, n'int ket evit tòmma ar galoun. Deski a reont d'e-omp ar Skritur sakr evel m'ema, ha c'houi a zesk petra eo da lavaret. Rei a reont da anaout ar misteriou, ha c'houi eo a ro da aoaout petra zo kuzet enn-ho. Prezek a reont ho kourc'hemennou, ha c'houi eo a ro d'e-omp ners d'ho miret.

Diskouez a reont ann hent, ha c'houi a ra kerzet kalounek. N'ho deuz galloud nemet war ann diaveaz, ha c'houi a gelen hag a sklera ar galoun. Doura a reont ar wezen, ha c'houi a laka anezhi da deurel frouez. Ho c'homziou a choum e pleg ann diskouarn, ha c'houi a ro ar sklerijen d'ann hini ho selaou.

3. — Na gomzo ket eta Moizez ouzin; c'houi hep-ken, Aotrou va Doue, komzit ouz-in, c'houi zo ar wirionez da viken! Komzit ouz-in enn aoun na zeu-

fenn da vervel ahars teurel frouez, rak er c'hiz-ze e c'hoarvezfe gan-en goude beza het kelennet, ma ne ve entanet va c'halonn; komzit ouz-in gant aoun na venn harnet evit beza klevet ho komziou hep heza ho heuliet, evit beza ho anavezet hep heza ho c'haret, evit beza ho c'hredet hep heza ho miret.

*Komzit eta, Aotrou Doue, rak ho servicher a zelaou; ac'hanoc'h e teu ar c'homziou a gas d'ar vuez a bado da viken.* Komzit ouz-in evit ma vezo frealzet va ene, evit ma'z inn war gresk er mad hed va huez, evit ma vezo meulet hag enoret hoc'h hano da viken.

## EVIT HOR C'HELENN.

Eur vouez zo hag a gomz ouz-omp evel e gweled hon ene, pa stankomp hon diskouarn oc'h trouz ar bed, pa ne fell ket d'e-omp selaou nemet Doue hep-ken, pa c'halvomp anezhan gant holl ners hor c'haloun. Ar vouez-ze eo a rea dudiou sant Paol, sant Anton, sant Pakom enn amzer ma vevent pell dioc'h ann dud; neuze e veze diskleriet d'ezho ann traou guzeta euz a skiant Doue. Ar vouez-ze eo

a gelenn ar zent; entana a ra ho ene, frealzi a ra anezho enn eur garga ho c'haloun a zudi, ker c'houek ma'z eo. Diskibien Emmaüs ne oant ket evit klevet komzioù Moizez na re ar Brofeded : Jezuz a zeu enn ho zouez, hag he vouez a bella ann devalijen a zalle ho spered. Souezet holl e oant neuze hep gouzout perak, hag e lavarent ann eil d'egile : *Ha ne oa ket hor c'haloun tomm bero enn hor c'hreiz pa gomze Jezuz ouz-omp enn hent ha pa ziskleric d'e-omp ar Skritur sakr.*

Ha ni, tud paour ma'z omp, ni a zo touellet c'hoaz gant trouz ar bed, na petra raimp-ni? Ha ne fell ket d'e-omp-ni ivez klevet Jezuz? E-c'hiz d'ann daou ziskibl emomp enn hent, mont a reomp war-zu ar vuez a bado da viken. Jezuz dre garantez *a dosta* ouz-omp, kerzet a ra, kouls lavaret, enn hor c'hichen. Siouaz d'e-omp, oc'h hor gwelet ken dievez anezhan, Jezuz a ia kuit diouzomp hag hon lez da vont hon-unan. Na spontusa tra! Taolomp evez na zeufe ann noz war-n-omp, ha ni tost d'ar pors! Hastomp affo, galvomp Doue d'hon hincha, ha leveromp d'ezhan euz a greiz hor c'haloun : *Aotrou Doue, choumit gan-e-omp, rak ann abardaez a zo o tont hag izelaat a ra ann deiz.*

## TREDE KENTEL.

**Red eo selaou komziou Doue gant eur galoun izel; mear a hini ne brizont ket anezho evel ma'z eo dleet.**

1. — Jezuz-Krist. — Va mab, selaouit va c'homziou, c'houek-meurbed, iut ha dreist skiant ann 'dud gwiziek ha fur er bed-man. *Va c'homziou-me a zo spered ha buez*, arabad eo e vent prizet hervez skiant ann dud; arabad eo d'e-hoc'h klask anezho evit ho plijadur, rak ne dalvezfe netra kement-se d'e-hoc'h; red eo selaou sioul anezho hag ho c'hlevet gant eur galoun ann izela ha gant pep karantez.

2. — Ann ene mad. — Lavaret em euz: *Euruz ann hini a vezo kelennet gan-e-hoc'h, Aotrou, euruz ann hini a vezo desket, enn ho lezen gan-e-hoc'h hoc'h-unan, evit ma vezo torret ners he boaniou* hag evit na vezo ket dilezet war ann douar.

3. — Jezuz-Krist. — Me, eme ann Aotrou Doue, am euz desket ar Brofeded abaoue ann deisiou kenta, ha betek-henn

n'em euz ehanet da gomz oc'h ann dud holl. Kalz anezho, siouaz d'ezho, a zo kalet ho c'haloun, bouzar int oc'h va c'homzou.

Meur a hini a zo gwell gant-ho selaou ar bed eget Doue; gwell e kavont heulia c'hoantegesiou ar c'horf eget gourc'hemennou Doue. Ar bed a zigas traou dister a dremen buhan, hag evelato ann dud a zervich anezhan gant eur vall ar brasa. Me a zigas madou brazmeurbed ha ne dremenont ket, bag evelato kaloun ann dud a zo ien.

Piou a zervich ac'hanoun-me, piou a zent ouz-in e pep tra gant kement a aked ha ma servicher ar bed bag ar re vraz war ann douar? *Rusit gant ar vez, Sidon;* mar fell d'e-boc'h gouzout perak, setu evit petra. Evit gounid eunn dra zister, e reder dre gals a' henchou hirr, hag evit mont d'ar vuez a bado da viken, meur a hini ho deuz poan o sevel, eur weach bep-ken, ho zroad diouz ann douar!

Klask a reer gounid eunn dra zister ne dalvez netra; evit eur pez arc'hant ez eer aliez hep mez e-bed dirak ar bar-

ner; evit nebeud a dra, evit eul lavar, n'euz poan e-bed evit en em skuiza noz-deiz. Siouaz, evit madou ne heller ket da goll, evit eur gopr dreist-holl, evit eunn enor ar brasa, evit eur c'hloar a bado da viken, ne fell da zen dre ziegi poania e nep kiz.

4. — Servicher lezirek ha kizidik, rusit gant ar vez o welet tud o vont d'en em goll gant muioc'h a aked eget n'hoc'h euz-hu evit en em zavetei; o welet tud birvidikoc'h evit ar madou ne dalvezont netra eget ne d-oc'h evit ar wirionez.

Liez a weach evelato ez eo rankout d'ezho dioueret ar pez a c'hedont; enn enep, den n'en deuz bet biskoaz diouer euz ar pez a lavarann-me da rei; den ne d-eo biskoaz distroet goullo diouz-in, pa en deuz bet fisians enn-oun. Ar pez am euz lavaret da rei, her rei a rinn; ar pez am euz lavaret e rafenn, hen ober a rinn, gant ma vezo ann den stard em c'harantez-me beteg ann deiz diveza. Me eo a ro ho c'hopr d'ann holl dud vad, me eo a zigas poaniou kalet d'ann holl dud a feiz, da welet ha kre int-hi.

5. — Lakit va c'homziou doun enn ho

kaloun, enn eur brederia war-n-ezho gant aked," rak ezomm braz ho pezo anezho e mare ann demptasion. Ar pez a zo breman dreist ho spered, dre ma lennit, a vezo splann ha sklear enn deiz ma zeuin david-hoc'h.

E diou c'hiz ounn boaz da zont da gavout ar re am euz dibabet, da lavaret eo, o tempti hag o frealzi peb eil anezho. Diou gentel ivez a roann bemdez d'ezho : ar genta a zo oc'h ho zamall enn abek d'ho gwall dechou; ann eil oc'h ho alia da vont war gresk er mad *Ann hini a zelaou va c'homziou hag a zispriz anezho, hen-nez a vezo barnet diwar ho fenn enn deiz diveza.*

## PEDEN DA ZOUE

Evit goulenn ar c'hras da gaout eur gwir furnez.

6. — ANN ENE MAD. — Aotrou, va Doue, c'houi a zo va holl vad. Piou ounnme, ha penaoz e kredann-me komz ouzhoc'h? Me a zo ann distera euz ho servicherien, me zo eur previk douar iskiz, kals paouroc'h, kals displetoc'h

eget na oufenn, eget na gredfenn her lavaret.

Daoust da ze, va Doue, ho pezet sonj ne d-ounn netra, n'am euz netra, ne hellann netra ac'hanoun va-unan. C'houi hep-ken a zo mad, c'houi hep-ken a zo leal ha glann, c'houi hep-ken a zo santel. C'houi a hell pep tra, c'houi a ro pep tra, c'houi a zo e pep tra hep kemm na ment, n'euz nemet ar pec'her a lezit goullo he ene. Ho pezet sonj euz ho madelesiou, Aotrou Doue, ha kargit va c'haloun euz ho kras, pa ne fell ket d'e-hoc'h e ve goullo netra enz ar pez hoc'h euz great.

7. — Er vuez reuzeudik-mañ, penaoz ec'h hallfenn-me en em c'houzanv va-unan, ma ne venn kreveet gant ho karantez ha gant ho kras? Na zistroit ket ho taoulagad diwar-n-oun, deut d'am gweled hep dale pelloc'h, na lamit ket ho frealzidigez digan-en, gant aoun na ve va ene dira-z-hoc'h evel ann douar dizec'h.

O va Doue, diskit ac'hanoun da ober evel a fell d'e-hoc'h, diskit ac'hanoun da gomz dira-z-hoc'h, evel ma'z eo dleet

ha gant eur galoun izel. Rak c'houi a zo va furnez, c'houi a auavez ervad ac'hanoun, c'houi hoc'h euz va anavezet abars ma oe krouet ar bed, pell araok ma oenn-me ganet.

### EVIT HOR C'HELENN.

Dibaot eo d'ann den c'hoantaat stard ober he zilvidigez; dre-ze 'ta krenomp gant spount, rak hor stad er bed all a vezo hervez ma hon devezo bevet. Doue gant he c'hras a ro skoaz d'e-omp evit ober ar mad enn hor roll hep redi e-bed. Na petra welomp-ni eta er bed? Ne gomzann ket aman euz ann dén difeiz en deuz lekeat enn he benn d'en em goll, hag a zo merket war he dal e vezo daonet. Komz a reomp euz ar re a lavar hag a gred ez int diskibien Jezuz-Krist. Ar gristenien-ze ho deuz c'hoant d'en em zavetei; hogen bez' e fell d'ezho ivez ha dreist-holl kaout ho lod euz a vadou ann douar hag euz a zudiou ar bed. Ober a reont da Zoue, peb enn amzer hag evel diwar fae, eur bedenbennag a zo red d'ezho da lavaret; en em gelenn a reont enn he lezen evit dont da anaout ar pez a zo gourc'hemennet striz enn-hi. Dibreder int neuze hag en em rei a reont da glask ann enoriou, ar madou, ar blijaduresiou n'int ket difennet, war

ho menoz; pe enn eur c'hiz all, e teuont da veza lezirek ha laosk enn ho buez. Kement-se, eme-z-ho, ne d-eo ket eunn dra berz, o veza n'eo ket, da welet, a-enep d'ar gourc'hemennou ar re strisa.

Siouaz, e-kenver kement-se holl, e pe leac'h ema ar feiz a dle hon alia e kement tra a reomp evit mad ar vuez a bado da viken? E pe leac'h ema ar gwir garantez, ar garantez ne deuz ken preder nemet dilezel pep tra evit Doue? E pe leac'h ema ar binijen? Pe leac'h ema ar groaz? O va Doue, ha c'hoant ho deuz ar re-ze da ober ho silvidigez? Ha ne d-eo ket bet skrivet : *Neb a glask he ene a gollo anezhan.* Ra en em varno pep-hini hervez ar c'homziou-ze, 'abars ann deiz ma teuio ann Aotrou Doue he-unan da varn ar bed holl.

---

## PEDERVED KENTEL.

**Red eo kerzet dirak Doue er wirionez ha gant eur galoun izel.**

1. — Jezuz-Krist. — Va map, kerzit dira-z-oun gant pep lealded, ha klaskit bepred ac'hanoun gant eur galoun eeun ha displeg. Ann hini a gerz dira-z-oun er wirionez a vezo miret dioc'h stourm ann drouk-speredoe'h ober

brezel, hag ar wirionez a viro anezhan dioc'h atizou ha dioc'h drouk komzlou he enebourien. Mar d-ema ar wirionez oc'h ho tiwall, neuze e viot enn eur gwir frankiz a galoun ha ne reot van e-bed euz a gomziou goullo ann dud.

2. — ANN ENE MAD. — Aotrou Doue, ar pez a livirit a zo gwir; grit, me ho ped, ma rinn evel-se. Ra zeuio ho kwirionez d'am c'helenn, d'am miret, d'am derc'hel beteg ar mare diveza enn hent ar zilvidigez. Ra vezinn-me miret dre-z-hi dioc'h pep gwall garantez, dioc'h pep c'hoantegez fall. Neuze e kerzinn diraz-hoc'h gant eur frankiz vraz a galoun.

3. — JEZUZ-KRIST. — Me a zesko d'e-hoch, eme ar wirionez, ar pez a zo mad hag ar pez a blij d'in. Sonjit enn ho pec'hejou gant kenz ha gant glac'har, ha ne gredit morse e talvezfac'h eunn dra-bennag enn abek d'ho mad oberiou. Hag evit gwir, ne d-oc'h nemet eur pec'her gwall dechet ha sparlet gant drouk-ioulou e-leiz.

Ac'hanoc'h hoc'h-unan e tennit bepred etreze netra; buhan oc'h da goueza, buhan ez oc'h trec'het; buhan oc'h

reustlet, bahan ec'h en em zigalonnek.it. N'hoc'h euz netra, netra d'en em veuli; eun enep, beza boc'h euz meur a abek d'en em zisprizout, rak bez' ez oc'h kals semploc'h eget na oufac'h kredi.

4. — Arabad eo 'ta d'e-hoc'h, e kement tra a rit, kredi e ve netra vraz e-bed, netra vad, netra souezuz, netra da veza brudet mad; rak n'euz netra huel, netra da veza meulet, netra a dlefe e gwirionez beza c'hoauteet, nemet ar pez a bado da viken.

Karit ar wirionez dreist pep tra, kasait dreist pep tra ho tistervez a zo braz-meurbed. N'ho pezet' aoun rak netra, ne damallit netra, na dec'hit dioc'h netra evel diouz ho kwall dechou ha diouz ho pec'hejou, rak bez' e tleont displijout d'e-hoc'h mui evit n'euz fors peger braz koll a rafac'h war ann douar.

Dern zo ne gerzont ket eeun dira-zoun; heulia a reont ho c'hoant da anaout pep tra, tud rok ma'z int! Falvezout a ra d'ezho gouzout ar pez a oar Doue hep-ken; falvezout a ra d'ezho sevel ho spered war-zu traou ann env. E keit se

ne sonjont tamm enn-ho ho-unan nag enn ho silvidigez. O veza ma en em brizont re ho-unan ha ma fell d'ezho gouzout pep tra, ann dud-ze a gouez aliez e temptasionou hag e pec'hejou braz, rak me a zo a-enep d'ezho.

5. — Ho pezet aoun rak barnedigez Doue, ho pezet aoun pa vez drouk enn Holl-c'halloudek. Arabad eo d'e-hoc'h enklask oberiou Doue, kentoc'h e rankit sellet piz ouz ho pec'hejou. Gwell 'ta ped gweach hoc'h euz pec'het, ped gweach all hoc'h euz lezet ar mad heb hen oher.

Darn all a gred beza tud a feiz, o veza ne garont nemet al levriou pe ann imachou santel, pe ann neuziou a-ziaveaz. Bez' ez euz tud hag a zo va hano-me aliez enn ho genou, ha nebeut enn ho c'haloun.

Bez' ez euz re all hag a zo leun a sklerijen hag a garantez ha ne c'hoantaont nemet madou ann env; diez eo d'ezho klevet divizou diwar-henn traou ann douar, ne hlegont nemet gant doan d'ar pez a c'houlen ar c'horf. Ar re-ze a oar petra lavar ar Spered-Santel enn ho

c'haloun, rak deski a ra anezho da zisprijout ann traou krouet ha da garet madou ann env, da zilezel ar bed ha da c'hoantaat noz-deiz mont d'ann env.

### EVIT HOR C'HELENN.

*Me a zo ann Doue Holl-c'halloudek, kerzit dira-z-oun ha bezit dibec'h.* Evel-se e komze Doue gwechall-goz oc'h hon tad kenta Abraham. Ar gourc'hemenn-ze a zell gwelloc'h c'hoaz oc'h ar Gristenien, rak gwelet ho deuz Map Doue a zo en em c'hreat den, Map Doue skouer a bep furnez hag a bep santelez. Dre 'n abek-ze ez euz lavaret d'ezho : *Bezit mad ha fur a bep hent, evel ma'z eo ho Tad a zo enn env.* Brasa kelennadurez ! Sevel a ra hon distervez ho-unan, deski a ra d'eomp petra eo ann denn prenet gant Jezuz, ha pegement a dal eur c'hristen da Zoue. Penaoz 'ta, tud diners ma'z omp, kroummet enn hon daou bleg a-zindan beac'h hor c'horf, penaoz ec'h hellimp-ni tizout ar stad huel-ze a zo bet gourc'hemennet d'e-omp kerzet hep paouez war-zu enn-hi? Selaouit Jezuz : *Me a zo ann hent, ar wirionez hag ar vuez.* Hag evit gwir Jezuz a zo ann hent a gas da Zoue, ar wirionez a zo Doue he-unan ; Jezuz a zo ar vuez a vezo roet d'ar re *a gerz er wirionez, d'ar re a glask hag a gar ar wirionez*, hervez

ma lavar ann Abostol sant Paol gant gwir abek. Rak-se e rankomp ober pep tra e Jezuz-Krist ha dre Jezuz-Krist. Dre bedi, dre garet, dre ober evel Jezuz, e teuomp, kouls lavaret, da veza evel oc'h Doue, rak santelez ar Map a zo hevel oc'h santelez ann Tad. Ma'r bezomp eta a-unan gant ar Map war ann douar ha goude a-unan enn env, e teuimp da veza santel evel ma'z eo santel ann Tad, hervez peden Jezuz-Krist: *Tad santel, emez-han, plijet gan-e-hoc'h miret enn hoc'h hano ar re hoc'h euz roet d'in, evit ma vezint unan evel ma'z omp hon daou unan. Grit ma vezint santelet er wirionez. Evit-ho eo en em zantelaan va-unan, evit ma vezint santelet er wirionez.*

Ne d-eo ket eunn dra eaz, kredit se, beza a-unan gant Doue hag en em zevel hete kaout hor lod er madou dreist kemm en deuz gounezet d'e-omp hor Zalver; rak ne d-omp ket evit dont d'ar stad-ze nemet seul ma en em zilezomp hon-unan, nemet seul ma en em zistagomp dioc'h ar bed, nemet seul ma vezomp izel a galoun hag evel netra dirak Doue. Pa en deuz ann den karantez evit-han he-unan, pa ne vez ket c'hoaz maro ar c'hik, ann den ne hell ket beza a-unan gant Jezuz-Krist. Mervel a rank d'ezhan he-unan, mervel d'he c'hoantegeziou ha da gement tra a gar, mar fell d'ezhan beza *unan gant Map Doue*, evel ma'z eo *Map Doue*

*unan gant he Dad*; mar fell d'ezhan beza *santelect er wirionez*. Eurusa maro! Kas a ra ac'hanomp d'ar gwir vuez, da Zoue zo-ken, d'he zantelez ha d'ar wirionez abado da viken.

---

## PEMPED KENTEL.

**Diwar-benn ann ners euz a garantez Doue.**

---

1. — ANN ENE MAD. — Ho meuli a rann, va Zad pehini a zo enn env, Tad va Aotrou Jezuz-Krist, o veza ma hoc'h euz prizet kaout sonj ac'hanoun-me, paour keaz. *O Tad trugarezuz, Doue a bep frealzidigez*, ho trugarekaat a rann, c'houi a zeu a-wechou d'am frealzi, daoust n'am euz great netra vad evit kaout frealz digan-e-hoc'h.

Euz a viskoaz da viken ho meuli a rinn bepred hag ive ho Map hag ar Spered-Santel a zo frealz ar re haour. O va Doue, va Aotrou, va c'harantez santel, pa viot deut em c'haloun, kement a zo enn-oun a drido gant levenez. C'houi a zo va gloar ha levenez va c'haloun,

c'houi a zo va fisians, ha pa zeu aun enkrez war-n-oun, e troaun war-zu enn-hoc'h.

2. — Siouaz d'in, o veza ma'z eo c'hoaz dister va c'harantez, o veza ma'z ounn pell dioc'h stad huela ar zantelez, ez eo red d'in beza kreveet ha frealzet gan-e-hoc'h. Deut eta aliesoc'h daved-oun, deut d'am c'helenn hervez ho lezen zantel. Va mirit dioc'h ann drouk-ioulou, pellait dioc'h va c'haloun pep karantez fall hag ive ar gwall dechou, evit ma vezo va ene iac'h ha neat, evit mac'h hellinn ho karet evel ma'z eo dleet, evit ma vezinn kalounek oc'h ar poaniou ha stard er mad

3. — Jezuz-Krist. — Ar garantez a zo eunn dra vraz hag eur mad dreist pep mad; dre ar garantez hep-ken eo e teu da veza skanv ar pez a zo pounner; dre ar garantez e teu ann den da c'houzanv, heb-ha-keit, kemend a c'hoarvez gant-han, rak ar garantez a zoug he beac'h hep poan e-hed; dre-z-hi e teu da veza c'houek ha mad ar pez a zo c'houero.

Karantez Jezuz a zo huel-meurbed hag a laka ann den da oher traou kaer ha

da c'hoantaat hepred ann traou sautela. Ar garantez a fell d'ezhi sevel d'ann neac'h; ne fell ket d'ezhi heza sparlet gant netra zo dister hag izel. Ar garantez a fell d'ezhi beza diere a-grenn ha beza distag dioc'h pep karantez er bedman, gaut aoun na ve luiet he ners enn-hi he-unan, eun aoun na ve sparlet gaut madou ann douar, enn aoun na ve treo'het gant eur hoan-hennag.

Enn env kouls ha war ann douar n'euz netra dudiusoc'h, netra krevoc'h, netra hueloc'h, netra hrasoc'h, netra c'houekoc'h nag a hep hent netra gwelloc'h eget ar garantez, rak dont a ra digant Doue, rak ne hell nemet e Doue hep-ken kaout he diskuiz dreist kement zo krouet.

4. — Redek ha nijal a ra ann hini en deuz ar gwir garantez; euruz eo, distag eo dioc'h pep tra, netra n'hen dalc'h. Rei a ra pep tra evit pep tra, ha pep tra en deuz e kement zo, o veza n'en em harp nemet war ar mad dreist pep mad, ar mad-ze a zeu hag a zired pep mad anezhan. Ne zell ket oc'h ar pez a vez roet d'ezhan; en em zevel a ra, dreist

ann holl vadon, etrezek ann hini a ra vad d'ezhan.

Ar garantez, gweach zo, ne deuz na kemm na meut, hirvi a ra dreist he harr lenn. Ar garantez ne gav netra pounner, ne zell ket oc'h ar poaniou; muioc'h a fell d'ezhi da ober evit na hell; ne ra nep digarez e ve netra dreist he ners, o veza ma kred ec'h hell pep tra ha n'euz netra miret out-hi.

Dre'n abek-ze, ann hini en deuz ar gwir garantez a hell oher pep tra; dre'n abek-ze e ra meur a dra hag e kas anezho da benn kaer. Ann den avad n'en deuz nep karantez, ne d-eo ket evit ober evel-se, o veza ma ten da zemplaat ha d'en em zigalounekaat Ar garantez a zo bepred war vale, dre ma kousk ema dihun, evit labourat ne skuiz ket; hag hi enk war-n-ezhi, war-n-ezhi ne ket striz; ne d-eo ket renstlet bag hi er spount. Hevel eo oc'h eur flamm beo, oc'h eur c'houlaouen sklear, e sao d'ann huel hag en em strink war-eeun.

5. — **Ann ene mad.** — Ann hini en deuz ar gwir garantez, hen-nez a gleo mouez ar garantez Eur griaden skiltr

eo, eur griaden a ia bete diskouarn ann Aotrou Doue, pa lavar ann ene gant eur garantez birvidik: Va Doue, va c'harantez, c'houi a zo d'in ha me a zo holl d'e-hoc'h. Grit ma kresko va c'harantez evit ma teskinn gouzout beteg e gweled va c'haloun, pegen dudiuz eo ho karet, pegen dudiuz eo beza teuzet enn ho karantez ha beza war neunv enn-hi.

Ra vezinn tennet dre ar garantez, ra vezinn savet dreist-oun va-unan dre eur garantez bag euun estlamm braz-meurbed. Ra ganinn ar ganaouen zantel euz ar garantez; ra'z inn d'hoc'h heul d'ann env, o va muia-karet; ra zeuio va ene da dridal gant ar garantez, ra zeuio da gana ho meuleudiou ken na fallaio. Grit ma ho karinn muioc'h eged-oun va unan, grit n'en em garinn va-unan nemet evid-hoc'h-hu hep-ken, grit ma karinn enn-hoc'h kemend hini ho kar e gwirionez, evel ma'z eo gourc'hemennet dre lezeo ar garantez a zeu digan-e-hoc'h.

6. — Jezuz-Krist. — Ar garantez a zo buan, leal, leun a zoujans Doue, c'houek, kre, gouzanv a oar; ar garantez a zo feal, fur ha kalounek; o'eo em

glask morse he-unan. Rak, dal m'en em glask he-unan, ann den a voug ar garantez enn he galoun.

Ar garantez a zo evesiant, izel ha gwirion; ne d-eo na laosk nag edro, ha n'en em ro ket d'ann traou goullo; dalc'h a zo enn-hi, glan eo, stard ha sioul ha war evez oc'h ann holl skianchou aziaveaz.

Ar garantez a bleg d'he mistri hag a zent out-ho; kavout a ra d'ezhi ez eo dister he-unan hag hevel oc'h netra; bez' ez eo leun a feiz, bez' ez eo anaoudek e-kenver Doue. E Doue ema hepred he fisians, ne deuz ken gortoz nemethan, er mare zo-ken ne d-eo ket tennet war-zu Doue, o veza ma oar ne heller ket heva er garantez hep eur hoan-beunag.

Ann hini n'ema ket e-tal da c'houzanv ha da ober pep tra hervez ma fell d'he Vuia-Karet, hen-uez ne dle ket beza hanvet mignoun da Jezuz. Ann hini en deuz ar gwir garantez a zo red d'ezhan en em starda kalet hag a galoun vad oc'h ann traou diez ha c'houero dre garantez evit he Vuia-Karet; arabad eo

d'ezhan pellaat dioc'h Jezuz, n'euz fors petra a ve ô stourm pe oc'h enebi outhan.

### EVIT HOR C'HELENN.

*Doue a zo karantez, hag ann hini a zo er garantez a zo e Doue ha Doue a zo enn-han.* Ar garantez, sonjit ervad, n'ema ket heb he foan, na peb eil tro, heb he dudi. Er vuez-man, hed-da-hed, ann deu a dle en em rei boll d'ar garantez, da lavaret eo, dilezel pep tra hag ive ar pez a zo karet muia gant-han. Mar gra enn doare-ze, e vezo digollet dre eur vuez a bado keit ha Doue, ha dre eur garantez ne dremeno biken. Kement tra' a lavar ann Abostol sant Paol o komz euz ar garantez, a ziskouez kement-se d'e-omp; ha karantez Doue, ar garantez-ze dreist-holl, ne d-eo bet ive evit en em ziskouez d'e-omp, nemet dre eur zakrifiz ker braz n'euz bet hiskoaz evel-d-han : *Doue en deuz karet kemend ann dud, ma en deuz roet d'ezho he Vap, he Vap n'en doa nemet-han.*

Hor c'harantez evit Doue ne hell ket en em ziskouez nemet ober a ratemp evel-d-han. Petra lavarann-me evel-d-han! Dreist hon nerz eo ober enn doare-ze. Roomp eta d'ezhan kemend a zo ac'hanomp, plegomp hor c'haloun, hor spered hag hor c'horf hervez ma plij d'ann hini en deuz

bet kemend a garantez evid-omp. Neuze e c'hoarvezo hervez ma c'houlenne Jezuz digant he Dad, enn he vare diveza, o pedi anezhan evit ann den prenet gant he c'hoad, neuze e vezimp da vad a-unan gant Jezuz-Krist. Keit ha ma'z eo ar c'hik beobuezek enn-omp, ne d-omp ket, siouaz d'e-omp, evit tostaat oc'h Doue nag oc'h Jezuz-Krist. E keit se, karantez Jezuz a stard war-n-omp da gas da benn ar zakrifiz ha da lavaret ar ger diveza-man ne oar ar bed petra eo, eur ger eo a ra d'ar re euruz tridal enn env : *Peur c'hreat eo pep tra.*

---

## C'HOUEC'HVED KENTEL.

**Penaoz ec'h anavezer ann hini en deuz ar gwir garantez.**

1. — JEZUZ-KRIST. — Va map, ho karantez ne d-eo ket c'hoaz na kre na fur a-walc'h.

ANN ENE MAD. — Perak, Aotrou Doue?

JEZUZ-KRIST. — O veza ma tistroit dioc'h ar pez emoc'h oc'h ober, pa c'hoarvez gan-e-hoc'h ann distera enc-

biez, hag o veza ma fell d'e-hoc'h beza frealzet re vuhan.

Ann hini en deuz ar gwir garantez, hennez a zo stard oc'h ann temptasionou, ne ra fors euz a atizou nag euz a droidellou ann drouk-spered. Evel ma plijann d'ezhan, pa c'hoarvez pep tra hervez he c'hoant, ne zisplijann ket ive d'ezhan, pa stag ar hoan out-han.

2. — Ann hini en deuz ar gwir garantez ne zell ket oc'h ar pez a zo roet d'ezhan gant he Vuia-Karet, kement ha ma sell oc'h karantez ann hini a ra vad d'ezhan; hez' e sell oc'h ar garantez kent eget oc'h ar pez a vez roet; gwelloc'h e kav he Vuia-Karet evit kemend a ro. Neb am c'har leiz he galonn ne zell ket oc'h ar pez a roann d'ezhan, ne zell nemet ouz-in, o veza ma'z ounn gwelloc'h eget kement a roann.

Na gredit ket koulskoude e ve kollet pep tra, mar tigouez d'e-hoc'h a-wechou kaout, evid-oun pe evit ar zent, nebeutoc'h a garantez eget na garfac'h ho pe. Ar garantez-ze tener ha mad hoc'h euz gweach a vez, a ziskouez ema hreman va gras enn ho kaloun; ear scurt c'houez

vad eo a zeu d'e-hoc'h euz a zudiou ann env. Arabad eo d'e-hoc'h koulskoude en em fisiout re war-n-ezhi, rak mont a ra kuit evel ma teu.

Enn enep, n'euz netra a gemend a ve ken talvoudek d'ann den, n'euz netra a gemend a ziskouezfe en deuz eur gwir feiz, evel ma ve stourm oc'h drouk-ioulou ann ene hag ober fae euz a atizou ann drouk-spered.

3. — N'ho pezet 'ta nec'h e-bed pa zeu enn ho spered n'euz fors pe seurt menoz-bennag. Dalc'hit mad d'ar pez hoc'h euz lavaret, ha grit ma vezo eeun ho sonjezonou dirak Doue. Na gredit ket o vec'h luziet e rouejou ann drouk-spered, mar d-oc'h savet a-wechou hag enn eunn taol kreun, mar d-oc'h savet a spered war-zu ann env, ha mar tistroit rak-tal goude d'ar menosiou fall a douel peurliesa ho kaloun; rak ho gouzanv a rit enep-d-hoc'h kentoc'h evit na glaskit anezho. Keit ha ma tisplijont d'e-hoc'h ha ma talc'hit penn out-ho, neuze ec'h en em zavit e leac'h koneza.

4. — Gouezit ervad penaoz ann drouk-spered, hoc'h enebour a-vepred,

a laka he holl boan da vouga ho menosiou mad enn ho kaloun ha d'ho tistrei dioc'h ar pez a zo gourc'hemennet gant ar feiz; me lavar e laka he holl hoan evit miret ouz-hoc'h da enori ar zent, da hrederia war va gloasiou ha war va maro, da zonjal a-zevri enn ho pec'hejou, da deurel evez war ho kaloun ha da viret na gemerfac'h ar menoz stard da vont war gresk er mad.

Oher a ra da gant menoz fall dilammet enn ho spered evit enkrezi ha skuiza ac'hanoc'h, evit ho tistrei dioc'h ar beden ha dioc'h al levriou santel. Ann den izel a galoun, oc'h ansav he hec'hejou, a zisplij d'ann aerouant, ha mar gallfe he-man e tistrofe anezhan dioc'h ar goumunion. Na gredit ket d'ezhan, na rit van anezhan petra-hennag e stign aliez rouejou d'e-hoc'h.

Tamallit d'ezhan ann drouk-ioulou hag ar viltansou a zigas d'e-hoc'h ha livirit d'ezhan : Tec'h pell diouz-in, drouk-spered louz, rusia a dlefez gant ar vez, fallakr ma'z oud! Na te zo louz hag hudur, pa c'houezez eur seurt komziou em diskouarn-me! Pella diouz-in,

toueller milliget, n'ez pezo lod e-hed em c'haloun. Jezuz eo a vezo em c'hichen e-c'hiz d'eunn den-a-vrezel kalounek-meurbed; evid-oud-te, te vezo goloet a vez. Gwell eo gan-en mervel ha gouzanv pep seurt poaniou, egèt plega d'ar pez a fell d'id.

*Tav 'ta ha ro ar peoc'h,* ne zela-ouinn mui ac'hanod hiviziken, ha pa zigasfez d'in poaniou hag enkrez. *Ann Aotrou Doue a zo va sklerijen ha va silvidigez, rak piou am be-me aoun? Ann Aotrou Doue a zo o tiwall va buez, dirak piou e krenfenn-me? Ha pa zavfe em enep tud'sternet a vagad, va c'haloun ne defe aoun e-bed. Ann Aotrou Doue a zo va skoazel ha va Zalver.*

5. — Stourmit kalet e-c'hiz d'eunn den kalounek, ha mar teuit da goueza a-wechou dre zempladurez, savit goude gant muioc'h a nerz eget kent, ho pezet fisians e teuio d'e-hoc'h grasou puil-loc'h. Diwallit dreist-holl n'en em gar-fac'h re hoc'h-unan ha na c'houezfe ho kaloun gant rogentez.

Dre'n ahek-ze kals a dud a sko war

ann hent fall hag a zeu da veza dall, ken dall ha n'int ket evit heza pareet, kouls lavaret. Ra viot-hu hepred war evez hag izel a galoun enn eur welet o koueza ann dud rok-ze en em hrize re ho-unan.

### EVIT HOE C'HELENN.

Ne d-aint ket da rouantelez ann envou ar re holl a lavar : *Aotrou, Aotrou Doue* ; ann hini avad a ra evel ma fell d'am Zad a zo enn env, hen-nez a ielo ebars rouantelez ann envou. Dioc'h ann oberiou eo e vez anavezet ar gwir garantez. Ar gwir garantez a zo hepred dare da blega d'ar gourc'hemenn ; morse ne laoska, morse n'en em zigalounek tamm. Pa vez anken pe levenez, pa vez poan pe frealzidigez, n'euz fors, meuli ha trugarekaat a ra ann hini *a sko hag a bare* evel ma kar, hep na oar den penaoz. Pa zeu ann demptasion, ar gwir garantez a zalc'h penn outhi, stourm stoul a ra, o veza ne denz fisians e-bed enn he ners he-unan hag o veza ne gred ket e teufe da veza treac'h nemet gant ners ann Aotrou Doue. Mar bez trec'het a-wechou, e sao rak-tal hep beza divarc'het; doaniet eo, evit gwir, hag evelato n'en em zigalounek ket. Evit-han da gaout eur c'hlac'har vraz, ann hini en deuz ar gwir garantez a zo e peoc'h he ene, o veza m'ema he galoun

hep rogentez e-bed. Mar teu da fazia, en deuz anken hep spount. Gouzout a ra ez eo bresk ha sempl; dre'n abek-ze ne baouez da euela, leun a fisians e gras Doue a skoro anezhan mar talc'h mad d'ezhi. Distag dioc'h ann douar, dishag dioc'h traou goullo ar bed a zo hanvet madou gant ann dud, petra a fell d'ezhan? Ar pez a fell da Zoue, ne c'hoanta netra all e-bed. Pa dec'h he Vuia-Karet, pa'z a diout-han d'ar c'houls ma'z eo muia euruz, e leac'h en em glemm e nep kiz, ec'h ansao n'ema ket e stad vad evit he zigemeret, ha dre ma tioner anezhan, e teu he galoun da veza glann ha birvidikoc'h-birvidika.

O va Jezuz, na peger kaer eo ann henchou a ziskouezit d'ar re ho kar, d'ar re a zo *hitik ac'hanoc'h!* A-wechou e kargit ho c'haloun a euruzded, a-wechou all e lezit anezho e-kreiz ho daelou. Ho gervel a rit hoc'h-unan a-wechou, hag a-wechou all pa c'halvont ac'hanoc'h, e rit ar skouarn vouzar. Setu ar pez a rit d'ar re ho kar hag a zo karet gan-e-hoc'h. Ha pa vezont neteet, ann eneou dibabet-ze en em zistag neuze a nebeut da nebeut dioc'h liammou ho c'horf, sevel a reont war-zu enn-hoc'h ha, dre ma kresk ho c'harantez, e vezont douget beteg ann env. Eno ho kwelont sklear evel m'emoc'h. Nag a levenez d'ezho neuze, nag a zudi, nag a euruzded evit mad! *Satiabor cùm apparuerit,*

## SEIZVED KENTEL.

**Red eo kuzet ez vuel enn hon ene ar grasou a zeu d'e-omp digant Doue.**

1. — Jezuz-Krist. — Va map, n'euz netra a gemend a ve gwelloc'h a bep hent eget kuzet ho feiz hag ho karantez evit Doue, pa vez ar c'hras gan-e-hoc'h. Arabad eo ive d'e-hoc'h en em zevel enn abek d'ezho, arabad eo prezek huel diwar ho. fenn ha kredi e vent brazmeurbed. Kentoc'h e tleit en em zisprizout hoc'h-unan ha krena gant aoun n'ho pe bet anezho hep beza ho gounezet.

N'en em fisiit ket re enn ho karantez, o veza mac'h hell trei buhan. Pa vez ar c'hras gan-e-hoc'h, sonjit peger paour ha peger reuzeudik oc'h hep-z-hi.

2. — Evit mont war gresk er vuez a c'hras ne d-eo ket a-walc'h kaout frealzidigez ar c'hras ; bez' e rankit ive gouzanv ann diouer anezhi oc'h en em izelaat, oc'h en em zilezel hoc'h-unan hep klemm e-bed, evit na viot ket neuze diek da ober ho pedennou, bag evit na lezot ket a-grenn ann oll draou mad all

oc'h boaz da ober. Enn eueп, grit anezho a galoun vad, gwella mac'h hellot hag hervez ho skiant, ha taolit evez piz warn-hoc'h hoc'h-unan, pegement-bennag ma'z eo seac'h hag enkrezet hoc'h eue.

Rak hez' ez euz kals a dud a zeu d'en em chala ha d'en em zigalonekaat dioc'h-tu, pa c'hoarvez nep tra a-enep d'ho c'hoant. Koulskoude hencnou ann den a zo peurliesa dreist he c'halloud. Da Zoue eo rei d'ezhan he c'hrasou hag he frealzidigez pa gar, kement ha ma kar, da neb a gar, evel ma plij d'ezhan ha netra ken.

3. — Meur a hini a zo eu em gollet dre zievezded, pa edo ar c'hras o tougen anezho d'ar garantez evit Doue, o veza ma'z eo het falvezet d'ezho ober mui evit na hellent ober, o veza n'ho deuz ket eveseet a-walc'h pegen dister e oant, hag o veza m'ho deuz heuliet c'hoantegesiou ho c'haloun kent eget kelennadurez ar skiant-vad. O veza 'ta ma'z eo het falvezet d'ezho sevel hueloc'h eget na blije da Zoue, ar re-ze ho deuz kollet ar c'hras hep dale.

Ar re a grede ez edont o vont da

choum enn env, ar re-ze a zo denet da veza paour ha dilezet e-kreiz ho foaniou, evit ma teskchent ervad, goude beza bet izeleet ha lekeat renzeudik, evit ma teskchent ne dlient ket nijal diwar bouez ho diouaskel; evit ma teskchent e tlient en em lakaat gant fisians diudan va diouaskel-me. Ar re a zo eat a-nevez zo dre henchou ann Aotrou Doue hag a zo dre-ze hep gwiziegez, a hell fazia eaz war ann hent mad ha skei war ar c'herrek ma ne zentont ket oc'h ann dud fur o kuzulia anezho.

4. — Mar kavont gwell mont da heul ho menoz ho-unan eget kredi da guzuliou ann dud fur, ez aint e drouzivez, nemet distrei a rafent diwar ho menoz ho-unan. Ar re a lavar ez int fur, ar roze-zo dibaot d'ezho gouzanv, gant eur galoun izel, beza sturiet gant ar re all.

Gwelloc'h eo d'ann den beza izel a galoun ha kaout nebeut a ijin hag a sperred, eget ne d-eo d'ezhan beza desket ha speredek-braz, mar teu d'en em brizout re he-unan. Muioc'h a dal d'ehoc'h kaout nebeut eget kals, gant aoun na zeufac'h d'en em c'houeza re.

Ne d-eo ket fur a-walc'h ann hini en em ro holl d'al levenez, disonch-kaer ma'z eo euz he haourentez a-ziagent hag euz he zoujans Doue; ann doujansze ne deuz ken aoun nemet da goll ar c'hras a zo het roet d'ezhi. N'en deuz ket ive ar gwir feiz ann hini en em zigalouneka, pa c'hoarvez gant-han eunn enkrez pe eunn enehiez-hennag, hag en deuz neheutoc'h a fisians enn-oun-me eget na dlefe da gaout.

5. — Ann hini en deuz re a fisians enn-han he-unan e-pad m'ema he ene e peoc'h, hen-nez en em gavo aliez aounik ha diners, pa vezo ar hrezel. Ma vec'h hepred izel a galoun, ma vec'h hepred dister dirak ho taoulagad, ma oufac'h suja ho spered hag he lakaat da hlega, pa vez red, neuze ne gouezfac'h ket ker buhan er hoan nag er pec'hed.

Eunn dra hag e ve mad da ober e-pad m'ema ho kaloun entanet gant ar garantez, eo sonjal a-zevri petra rafac'h-hu ma'z afe ar sklerijen diwar-n-hoc'h. Pa zigouez d'e-hoc'h diouerei anezhi, kredit neuze ec'h hell distrei a nevez, kredit n'am euz he lamet digan-e-hoc'h eur pen-

nadik, nemet enn abek d'am c'hloar hag evit lakaat ac'hanoc'h da ziwall ouz-hoc'h hoc'h-unan.

Talvoudek eo d'e-hoc'h e ve ann traou er c'hiz-ze, talvoudekoc'h eget mar teufe d'e-hoc'h hepred pep tra da vad diouz ho c'hoant. Rak evit dont da anaout petra dal eunn den dirak Doue, ne d-eo ket red gouzout hag hen en deuz gweledigesiou pe frealzidigez e-leiz, hag hen zo gwiziek er Skritur sakr, hag hen en deuz eur garg vraz. Kement-se holl ne vern ket, mar hez e gwirionez izel-izel a galonn hag entanet holl gant karantez Doue, mar klask hepred, e pep tra ha dreist kement zo, gloar Doue hep-ken, mar goar ervad ne d-eo netra anezhan he-unan, ma en em zispriz he-unan e gwirionez, mar kav gwelloc'h heza goapeet ha disprizet gant ar re all eget beza meulet gant-hu.

## EVIT HOR C'HELENN.

Anaout he zistervez hep distrei he zaoulagad diwar-n-ezhi, en em lakaat holl etre daouarn ann Aotrou Doue gant eur

feiz kre hag eur garantez vraz-meurbed, setu ar vuez a c'hras pa vez diazezet enn eur galoun izel. Ann hini a lavar e gweled he galoun : peger sempl ha peger paour ounn-me, hen-nez n'en em harp ket war-n-ezhan he-unan ; e Jezuz eo ema he holl fisians. Heulia a ra war-eeun ar c'hras a vont hag o tont ; n'en em c'houez ket, pa vez entanet he ene ; n'en em zigalouneka ket, pa vez seac'h he galoun. Bepred eo euruz, rak ne fell d'ezhan nemet ar pez a blij da Zoue. Ne c'hoanta tamm en em zevel da eur stad a gav d'ezhan zo gwelloc'h, pa ne d-eo ket galvet d'ezhi, rak gouzout a ra ec'h en em guz aliez ann drouk-ioulou e pleg ann encou santela. Kerzet a ra sioul hag eeun enn he hent, hag e lavar da Zoue : *Roit d'in ar furnez a zo tro-war-dro d'ho tron, n'am c'hasit ket euz a douez ho pugale, rak me a zo ho servicher ha map d'ho servicherez. Me a zo eunn den sempl hag a dremeno buhan ; ne anavezann ket ho parnedigesiou nag ho lezennou.* Ra vezo e peoc'h ann hini a oar pidi evel-se, ann hini ne c'hoanta nemet se ; Doue a zell out-han gant karantez hag a skuillo he venosiou war-n-ezhan.



## EIZVED KENTEL.

**Red eo d'ann den en em izelaat dirak Doue.**

1. — ANN ENE MAD. — *Komz a rinn ouz ann Aotrou Doue, petrabennag ne d-ounn nemet poultr ha ludu.* Mar talc'hann-me re a stad ac'hanoun, c'houi a zao em enep, ha va fec'hejou a zoug ive em enep eur gwir' desteni, o'ounu ket evit her nac'h. Hogen mar teuaoo d'eo em izelaat, d'eo em zisprizout va-uoao, ma ne zalc'hann stad' e-bed ac'haooun, ma eo em lakaann poultr ha ludu evel ma'z ounu, oeuze ho kras a zeuio daved-oun, ha ho skleri-jen a dostai oc'h va c'haloun; neuze ive kement stad a raon ac'hanoun-me, peger bihao-bennag ec'h hallfe beza, a vezo beuzet e gweled va oeanded, a ielo da goll da viken.

Neuze e tiskouezot d'in petra ounn, petra onno bet hag e pe stad ouoo-me kouezet; rak ne d-ounn netra ha oe ouieoo ket aon dra-ze. Mar bezann' jezet gau-en va-uoan, oe d-ouoo netra,

ne d-ounn nemet distervez; enn enep, mar teuit da zellet ouz-in, rak-tal e teu nerz d'in, va c'haloun a-nevez a zo karget a levenez.

Hag evit gwir, eunn dra zo hag am laka souezet eo e venn skoaziet evel-se enn eunn taol, hag e kemerfac'h ac'hanoun etre ho tivreac'h gant kemend a garantez, pa'z eo gwir ez ounn tennet hep paouez etrezek ann douar gant va fouez va-unan.

2. — Dre ho karantez eo e rit kement-se, o vont em raok ac'hanoc'h hoc'h-unan, o rei d'in kemend am euz ezomm, o tiwall ac'hanoun dioc'h ar gwasa lammou hag, evit lavaret gwir, oc'h va zenna euz a hoaliou ne ve den evit ho niveri, ker braz int.

Me zo en em gollet oc'h en em garet re va-unan; hogen me am euz ho kavet, va Doue, ha me am euz ive en em gavet va-unan, enn eur ho klask c'houi hepken, enn eur ho karet a wir galoun; ha dre ar garantez ez ounn eat dounoc'h evit kent em neanded. O va Doue, leun a vadelez, c'houi a ra d'in muioc'h a

vad eget na gredfenn da c'hedal ha da c'houlenn.

3. — Ra viot meulet, va Doue, rak petra-bennag n'euz enn-ounn netra vad da denna ho krasou war-n-oun, koulskoude, dre ho madelez hag ho trugarez vraz-meurbed, ne baouezit da ober vad d'ar re zo-ken a zo dizanaoudek enn ho kenver hag a zo pelleet diouz-hoc'h. Grit ma tistroimp ouz-hoc'h, evit ma vezimp anaoudek-mad, izel a galoun ha leun a feiz, o veza ma'z oc'h hor silvidigez, hor furnez hag hon ners.

## EVIT HOR C'HELENN.

Evel a weler er Skritur sakr, ann Aotrou Doue a zo trugarezuz-braz e-kenver ar bec'herien; hogen n'en deuz truez e-bed ouz ar re en em briz re ho-unan. Stamboue'h ar galoun a zo *ar penn-kenta euz a bep drouk*; stambouc'h ar galoun a zo pec'hed ann eal du a zavaz rag-eeun a-enep Doue. Doue en deuz lavaret : *Me zo Jehova, va hano eo, ne roinn ket va gloar da hini all e-bed.* Doue eta mar kastiz ar re zo c'houezet ho c'haloun, ne d-eo ket hep gwir abek; rak bez' e fell d'ezho beza hevel oc'h Doue ha beza Doue ho-unan. Na gwasa tra direiz! Nag hen zo

tra wasoc'h évit-se? Eur pec'hed ker braz eo m'hon defe poan o kredi e ve anezhan war ann douar, ma n'her gwelfemp ket bemdez dirak hon daoulagad ha ma na oufemp ket ervad ez eo krog he c'hrisien enn hor c'haloun. Evit se eo e tarc'hao Doue war-n-ezhan gant kemend a nerz. Selaouit da genta ar c'homziou aman war-lerc'h a lavare Doue da Adam oc'h ober goap anezhan; komziou c'houero int ken na zeu ar galoun da ienaat gant spount oc'h ho c'hlevet : *Setu Adam deut da veza hevel ouz-omp.* Adam enn noazglez a zo stlapet war ann douar milliget, Adam hag he bec'hed oc'h he heul! Adam a ioa o paouez klevet ar c'homziou-man : *Mervel a ri gant taol ar maro!* He vugale evelato a bec'h evel-t-han hag ho c'haloun a c'houez dreist-penn enn ho c'hreiz. Neuze ar Spered-Santel a lavar : *Penaoz oud-te kouezet, te a ioa o sevel evel ar verelaouen, te a lavare enn da galoun : Pignat a rinn beteg ann env, azeza a rinn hueloc'h eget ar stered, hag hevel e vezinn oc'h ann Holl-C'halloudek. Setu bremaik e vezi stlejet enn ifern, e gweled al lagen vero; red e vezo da bep-hini soubla he benn evit gwelet ac'hanod.*

Lennit e levr ann Aviel ar mallosiou spountuz a zo bet distaget freaz d'ar Farizianed a ioa ho c'haloun oc'h en em c'houeza; gwelit ive petra c'hoarvez gant ar re en em izela : rak-tal ez int didamal-

let : sellit oc'h ar vaouez-ze o ouela e-c'harz treid Jezuz; en em izelaat a ra enn abek d'he fec'hejou, ha ne gred ket goulenn trugarez; pidi a ra enn eur devel. Neuze hor Zalver a lavar gant truez : *Kals a bec'hejou a vezo distaolet diwar-n-ezhi, o veza ma e deuz bet kals a garantez.* Ann orgouil ervad ne oar ket petra eo karet; dre gement-se c'hoaz ec'h anavezer anezhan; bez' ez eo, kouls lavaret, ar penn-skouer euz ann ifern. Digas a ra ar gasoni, ar warisi, ann disleaidded, ann drouk fisians; digas a ra dallentez ar spered ha kaleder ar galoun. Evel ma'z eo bet disiounket gant ann ifern, evel-se ann ifern e tigeri a lounk anezhan a nevez. Ne anavezomp netra all e-bed ken; Doue hep-ken her goar.

O va Doue, ho pezet truez ouz-in, me zo ho pugel paour! Setu ec'h en em strinkann d'ann douar war va genou hag ec'h en em izelaann dira-z-hoc'h. Anaout hag ansao a rann ne d-ounn netra nemet distervez ha bremadurez, anaout a rann ne hellann netra ac'hanoun va-unan, ansao a rann e teufe kement-se holl d'am fellaat evit mad diouz-hoc'h, ma ne zeufac'h da astenn d'in ho torn, Tad trugarezuz-meurbed, ha ma ne rofac'h ket d'in ho kras. Plijet ganeoc'h he skuilla em ene. N'am dilezit ket, Aotrou Doue, *savteit ac'hanoun, anez ez afenn da goll.* O va Doue, ho pezet truez oc'h ho pugel paour.

## NAVED KENTEL.

**Red eo ober pep tra evit Doue, o veza ma'z eo ar penn kenta hag ar penn diveza euz a bep tra.**

1. — JEZUZ-KRIST. — Va map, mar fell d'e-hoc'h beza euruz, e tleit oher pep tra evid-oun, o veza ma'z ounn ar penn kenta hag ar penn diveza euz a gement zo. Ar c'hoant-ze a rai d'ho karantez beza glann, d'ho karantez-c'houi a zo re aliez douget, siouaz d'e-hoc'h, da drei out-hi he-unan hag ouz ann traou krouet. Rak ma en em glaskit hoc'h-unan e nep tra, rak-tal e teu ho kaloun da veza laosk ha seac'h.

Dreist kement zo grit 'ta pep tra evid-oun-me, rak me eo am euz roet pep tra d'e-hoc'h. Kredit e teu pep tra digan-en, me zo ar mad dreist pep mad; rak-se e tleit digas d'in kement a rit, o veza ma'z ounn ar penn kenta euz a bep tra.

2. — Ar re vihan hag ar re vraz, ar re haour hag ar re hinvidik a denn ac'hanoun ann dour a vuez, evel euz a eunn eienen na zizec'h morse; hag ar

re a zervich ac'hanoun anezho ho-unan, ar re-ze ho devezo hep paouez grasou e-leiz. Ann hini avad a falvezo d'ezhan klask he c'hloar er-meaz ac'hanoun-me, ne bado ket pell he euruzded; he galoun enk war-n-ezhi, a vezo diez hag aliez e vezo sparlet hag enkrezet

Arahad eo 'ta d'e hoc'h kredi hoc'h euz netra vad e-hed ac'hanoc'h hoc'h-unan, na kredi e teu ar gwir furnez da zen anezhan he-unan. Roit pep tra d'in-me a zo ho Toue, hep-z-oun ann den n'en deuz netra. Me am euz roet d'e-hoc'h kemend hoc'h euz, ha me a fell d'in hreman ho c'haout digan-e-hoc'h enn distro, ha goulenn krenn a rann heza trugarekeet.

3. — Setu aman ar wirionez a laka da dec'het gloar ar hed. Mar d-ema gras Doue enn ho kaloun, mar d-ema enn hi ar gwir garantez, neuze ar warisi, ann enkrez hag ar garantez evid-hoc'h hoc'h-unan ne vezint ket evit mont ehars hoc'h ene. Rak karantez Doue a drec'h pep tra hag a gresk nerz ann ene. Mar d-oc'h eunn den fur e gwirionez, n'ho pezo ken leveuez, n'ho pezo ken fisians

nemet enn oun, rak n'euz den mad nemet Doue he-unan a dle beza meulet ha binniget dreist pep tra hag e pep tra.

### EVIT HOR C'HELENN.

Kement mad a zo a zeu digant Doue a zo ar mad dreist pep mad. Kement tra a ra a zo mad, o veza na tenn pep mad anezhan he-unan. Nemet ar pec'hed, n'euz war ann douar drouk all e-bed. Ar boan hon euz evit ar pec'hed ne d-eo ket eunn drouk anezhi, rak pa he gouzanvomp a galoun vad, e vez lamet ar pec'hed, hag ar boan-ze a zigas a nevez ar reiz-vad a ioa bet torret gant ar pec'hed. Digant Doue eta e teu d'e-omp ar vuez, ar skiant-vad hag ive ar garantez a dle sevel hep paouez etrezek ann hini en deuz roet anezhi d'e-omp; ac'hanomp hon-unan n'omp netra, n'omp ket zo-ken evit lavaret : *Va Zad!* rak ne ouzomp ket pedi. *Ar Spered-Santel a zo enn-omp eo a bed evid-omp, muioc'h eget na oufemp lavaret.* N'hon euz netra d'e-omp hon-unan, netra nemet ar pec'hed, ha ni eo a zo kiriek pa vez great ar pec'hed; hag ar maro a zo d'ezhan evit he c'hobr.

Peger braz stad bennag a rafemp ac'hanomp hon-unan, ne d-omp netra ken, n'hon euz netra ken nemet ar pez a ro Doue d'e-omp anezhan he-unan dre he

vadelez ha dre he drugarez. D'e-omp-ni eta eo ann dismegans hag ar vez, ker paour omp, siouaz! Da Zoue avad hennoz hag enor, ha gloar, ha galloud, evel ma kan ar Zent enn env war-dro Oan Doue.

---

## DEKVED KENTEL.

**Peger mad eo servicha Doue hag ober fae eus ar bed.**

1. — ANN ENE MAD. — Breman e komzinn c'hoaz ouz hoc'h, Aotrou Doue, ha ne davinn ket. Lavaret a rinn d'am Doue, d'am Aotrou, d'am Roue a zo enn envou : *Aotrou, na peger braz eo ann dudiou a virit evit ar re ho deuz doujans evid-hoc'h!* Na petra ne reot-hu ket eta evit ar re ho kar! Na petra ne reot-hu ket evit ar re a zervich ac'hanoc'h a greiz ho c'haloun!

Dreist kemend a hellfed lavaret eo ann dudiou a skuilit war ar re ho kar, pa zavont ho spered war-zu enn-hoc'h. Setu aman evit diskouez : pegen tener eo bet ho karantez em c'henver : ne oa

ket c'hoaz ac'hanoun, ha c'houi hoc'h euz va c'hrouet; pa edoun o vont pell diouz-hoc'h, c'houi hoc'h enz lekeat ac'hanoun da zout a nevez war-zn enn-hoc'h evit ho servicha, c'houi hoc'h euz gourc'hemennet d'in ho karet.

2. — O feunteun a garantez, feunteun ne zizec'ho biken! Na petra livirinn-me ac'hanoc'h? Penaoz ec'h hellfenn-me hoc'h ankounac'haat-hu, c'houi hoc'h enz prizet kaout sonj ac'hanoun pa oann dent dizec'h, pa edoun o vont da goll? Ho trugarez e-kenver ho servicher a zo eat enn tu all da gement tra a belle da c'hedal; ruet hoc'h enz d'ezhan ho krasou hag ho karantez, dreist kemend vad a ioa dleet d'ezhan.

Na petra roinn-me d'e-hoc'h evit ho trugarekaat? Ann holl dnd ne d-int ket evit dilezel ar bed ha mont da veva enn ennn abati, gonde kuitaat pep tra. Hag hen zo d'in-me eunn dra vraz ho servicha, pa'z eo gwir ez eo lezen great da gement zo krouet?

Arabad eo kredi e ve d'in euno dra vraz ho servicha. Eunn dra hag a zo braz, eunn dra hag am laka souezet eo ho

pe prizet digemeret d'ho servicha eunn den ker paour, eunn den didalvez evel ma'z ounn, hag he lakaat e-touez ho servicherien muia karet.

3. — Kement tra am euz, kemend a zo enn-ounn evit ho servicha, kement-se holl a zo d'e-hoc'h, ha koulskoude c'houi a zervich ac'hanoun muioc'h eget na rann-me ac'hanoc'h. Evit mad ann den, hoc'h euz krouet ann env hag ann douar; senti a reont hemdez ouz-hoc'h ha plega da gement hoc'h euz gourc'hemennet d'ezho.

Dister dra eo kement-se, pa'z eo gwir hoc'h euz krouet ann Elez hag hoc'h euz lekeat anezho da ziwall ann den. Gwella zo, c'houi hoc'h-unan hoc'h euz prizet servicha ann den, hag ouspenn-ze, hoc'h euz lavaret ec'h en em rofac'h hoc'h-unan d'ezhan.

4. — Petra roinn-me d'e-hoc'h evit kemend all a vadelesiou? Plijet gan-e-hoc'h ec'h hellfenn ho servicha hemdez a-hed va buez penn-da-henn! Plijet gan-e-hoc'h ec'h hellfenn ho servicha hemdez evel ma'z eo dleet, ha pa ne ve nemet eunn dervez hed-da-hed!

C'houi hep-ken e gwirionez e dle beza servichet hag enoret gant ann holl, o'houi hep ken a dle heza meulet da viken. C'houi a zo e gwirionez va Doue, ha me a zo ho servicher paour; dalc'het ounn d'ho servicha euz va holl nerz; morse ne dleann skuiza o kana ho meulendiou. Evel-se e fell d'in e ve great, evel-se eo am euz c'hoant da oher. Braz eo va dienez, plijet gan-e-hoc'h rei d'in ar pez am euz ezomm.

5. — Eunn enor hraz eo, eur c'hloar vraz eo ho servicha hag oher fae euz a bep tra dre garantez evid-hoc'h. Rei a reot grasou e-leiz d'ar re a hlego anezho ho-unan hag a galoun vad d'ho servich santel. Braz-meurhed e vezo ar frealzidigez a vezo roet gant ar Spered-Santel d ar re ho devezo dilezet plijaduresiou ar bed dre garantez evid-hoc'h. Bez' e vezint enn eur frankiz vraz a galoun, ar re a zisprizo holl brederiou ar bed hag ar re a ielo, evit hoc'h hano santel, dre'nn hent tenn ha striz.

6. — Nag hen zo kaer, nag hen zo mad servicha Doue! Dre-ze ann den a zeu e gwirionez da veza santel ha distag

dioc'h pep tra. Na santela stad eo plega dindan ar reolen! Dre-ze ann den a zeu da veza par d'aun Elez ha mignoun da Zoue; ann drouk-sperejou a gren razhan, ann holl dud a feiz a veul anezhan. O sujedigez a dlefe pep den c'hoantaat ha klask anezhi! Dre-z-hi e vezomp kavet mad da gaout ar mad dreist pep mad hag ann dudiou a bado da virviken.

### EVIT HOR C'HELENN.

Tud ar bed a zo ken touellet gant ho drouk-ioulou n'int ket evit gouzout pegen euruz eo bugale Doue. A-wechou ann dud-ze ho deuz truez och'h ar re-man, e-c'hiz ma'z eo boaz ar bed da gaout truez oc'h ar re all, da lavaret eo enn eur ober fae anezho; a-wechou all o sellont out-ho evel ma vent tud diot ha souezet. Ne ouzont tamm petra a zo eun euru ene a zo a-unan gant he Grouer; ne ouzont tamm petra eo he frealzidigez nag he beoc'h, nag ive he zudiou. Ne d-int ket evit klevet komziou ann Abostol sant Paol o lavaret: *Karget eo va c'haloun a levenez e-kreiz va enkresiou.* Biken ne vezint evit gouzout petra eo al levenez santel-ze a zo *lealded ha peoc'h er Spered-Santel.* Petra ho deuz eta tud ar bed evit ho led? N'ho

deuz nemet eur blijadur-bennag e-mesk enkresiou e-leiz; n'ho deuz nemet rebechou ann ene, pa ne vezont ket c'hoaz dilezet a-grenn gant Doue. Furchit bete gweled ho c'haloun, ne gavot enn-ho netra ken. Broudou ann ene, setu ho *gwir*; doan ar galoun, setu ho *feoc'h*.

Eneou mad, eneou distag dioc'h ar bed ha dioc'h kemend a zo enn-han, ho pezet ive truez oc'h ann dud reuzeudik a zo sammet c'hoaz gant chadennou pounner ar bed; ho pezet truez out-ho oc'h en em izelaat boc'h-unan e-c'harz treid ann hini en deuz diboaniet ac'hanoc'h; e-c'harz treid ann hini en deuz roet d'e-hoc'h he c'hras n'ho poa ket gounezet, hag en deuz lekeat ac'hanoc'h da gaout madou n'euz nemet-ho gwirion. Dalc'hit mad d'ann tensor sakr-ze a zo bet fisiet enn-boc'h gant *Tad ar sklerijen, digant-han e teu pep mad*; ha goulennit gant karantez ma plijo gant Doue, eunn deiz a vezo, peurgarga ho kaloun a levenez enn envou, goude beza he c'harget a levenez war ann douar.

---

## UNNEKVED KENTEL.

**Red eo evesaat piz oc'h c'hoantegesiou ar galoun ha lakaat anezho da blega.**

1. — **Jezuz-Krist.** — Va map, red

eo d'e-hoc'h deski c'hoaz kals a draou n'hoc'h euz ket desket ervad heteghenn.

2. — ANN ENE MAD — Pere int-hi, Aotrou, va Doue?

3. — JEZUZ-KRIST. — Bez' e tleit lakaat ho c'hoantegesiou da hlega hervez ma plij d'in, miret n'en em garfac'h re hoc'h-unan hag oher gant hast ar pez a fell d'in.

Ho c'hoantegesiou a ra d'ho kaloun birvi a-wechou; ho kas a reont gant ners er-meaz ac'hanoc'h hoc'h-unan. Neuze e tleit sellet piz hag ez eo evit va hano pe evit ho mad hoc'h-unan eo ez oc'h-hu het douget muia. Mar d-eo me eo a zo e penn-c'hoant ho kaloun, neuze e viot euruz, n'euz fors petra vezo gourc'hemennet gan-en; enn euep, ma en em glaskit re hoc'h-unan e gweled ho kaloun, setu a zo a-walc'h evit ho sparla hag evit hoc'h enkrezi.

4. — Diwallit eta na rafac'h re a stad euz ho c'hoantegesiou, ma n'hoc'h euz ket goulennet va ali diwar ho fenn, gant aoun n'ho pe kalounad da c'houde, ha gant aoun na zeufe da zisplijout d'e-

hoc'h ar pez a blije d'e-hoc'h da genta, hag ar pez hoc'h euz c'hoanteet da gaout, o kredi ez oa ar gwella. Rak pep c'hoantegez, hag hi mad da welet, ne d-eo ket da veza henliet dioc'h-tu, nag ive ne dleer ket tec'het rak-tal dioc'h pep c'hoantegez hag hi fall da welet.

A-wechou ez eo mad derc'hel penn oc'h ho menosiou hag oc'h ho c'hoantegesiou mad, gant aoun na ve distroet ho spered gant dievezded, gant aoun na'z afac'h dreist ar reiz-vad ha na zenfac'h hoc'h-unan da veza gwall skouer d'ar re all; gant aoun ivez n'ho pe enkrez ha ha na hec'hfac'h rak-tal, mar tenfe ar re all da enebi ouz-hoc'h.

5. — Red eo ive a-wechou stourm gant nerz ha mont kalounek a-enep c'hoantegesiou ar c'horf, n'euz fors petra a fell d'ezhan pe ne fell ket; ar pez a zo red eo en em lakaat kerkent e-tal da oher d'ezhan, kaer en deuz, plega d'ar spered.

Red eo kastiza ar c'horf hag he lakaat da blega, ken na vezo war he du vad da oher pep tra, ken na zesko kaout he walc'h gant nebeud a dra, ha karet ann

traou distera hep en em glemm gweach e-bed,. petra ziez-bennag a zeufe da oher poan d'ezhan.

### EVIT HOR C'HELENN.

Stourm kalet a zo red a-enep hor spered, rak kas a ra ac'hanomp diwar ann hent mad; touella a ra ac'hanomp gant he zem-skeud hag hon dougen a ra da glask anaout traou noazuz d'e-omp. Stourm ive a zo red a-enep ar c'hoantegesiou a enkrez ac'hanomp, a-enep ar skianchou a-ziaveaz a stlabez hon ene hag a ra d'ezhan plega war-zu ann douar. Na pegen truezuz eo stad ann den kouezet er pec'hed! Daoust da ze, arabad eo d'ezhan en em zigalounekaat, rak ne d-eo ket het dilezet gant Doue : tree'hi a hell mar kar. Ar feiz a dorr nerz ann enkresiou a zeu da bistiga ar spered, hag a laka anezhan da choum stard er wirionez. Ann hini en em laka holl etre daonarn Doue, hen-nez a zo ar peoc'h enn he ene, rak neuze e vez mouget pep strouez fall enn he galoun, hag ive ar c'hoantegesiou a douel he feiz, dre ma'z int mad da welet. Evit lavaret berr, trec'hi a hellomp ar c'hik o pidi Doue, oc'h en em izelaat hon-unan, oc'h ober pinijen, gant ma vezo *kastizet ar c'horf ha lekeat da blega.* Enn eur stourm evel-se hep paouez eo ez a

ar c'hristen war gresk er mad, enn eur stourm distak eo ec'h hello lavaret evel ann Abostol sant Paol : *Ne gredann ket e venn c'hoaz ker kouls ha ma fell d'in beza; da-c'hortoz, ec'h ankounac'haann kemend a zo uar va lerc'h hag e kerzann uffo araok, evit tizout da benn ann hent, evit kaout ar c'hopr a vezo roet d'e-omp*, me lavar ann euruzded a bado da viken, ann euruzded ma'z omp bet galvet d'ezhi gant Jezuz-Krist he-unan.

---

## DAOUZEKVED KENTEL.

**Red eo d'e-omp gouzanv hep klemm hag oher paqu d'hon drouk-ioulou.**

**1.** — Ann ene.mad. — Aotrnu Doue, eznmm braz am euz, bervez ma welann, da zeski gouzanv hep klemm, rak e-leiz a dranu a zeu da enebi ouz ann den bed he vuez. N'euz fnrs petra a rinn evit beza e penc'h, va buez ne hell tremen hep brezel nag anken.

**2.** — Jezuz-Krist. — Kement-se a zo gwir, va map; ne fell ket d'in evelato e klaskfac'h eur penc'h a ve hep ket a demptasinn, hep ket a enebiez. Me a fell d'in enn enep e kredfac'h ho pe ueuze

kavet ar peoc'h, pa bo pezo gouzanvet eunn taol braz a enkresiou, pa ho pezo gouzanvet kals a enebiez. Mar livirit n'oc'h kot evit gouzanv kalz a boaniou, penaoz ec'h hellot-hu gouzanv tan ar purgator?

Enz a ziou boan ar vibana atao. Deskit eta gouzanv, dre garantez evit Doue, poaniou ar vuez-man, evit mac'h hellot er bed all en em viret dioc'h ar poaniou a bado da viken. Ha kredi a rit-hu n'ho deuz tud ar bed nep seurt poan, pe dihana nebeut anezho da c'houzanv? Ar pez ne gavot ket eo se, ba pa glaskfac'h e-tonez ar re eurusa a zo.

3. — Bez' ho deuz kals a zudiou, hag evel a fell d'ezho a reont, eme c'houi; dre-ze ne d-eo ket-pounner beac'h ho enkrez.

4. — Mad! Lekeomp ez eo gwir ann dra-ze, lekeomp ho deuz kemend ho deuz c'hoant da gaout. Pegeit e kav d'e-hoc'h e pado kement-se gant-ho? Tremen a rai evel moged ar re ho deuz kals a vadou war ann douar, ba ne vezo mui hano e-bed euz bo flijaduresiou kent, setu! Endra vevont, kredit se, n'emint

ket bepred e peoc'h; beza ho deuz aliez poan, nec'h hag enkrez.

Rak ann traou a gavont dudiusa a zigas a-wechou d'ezho poan ha glac'har. Ha n'eo ket hep gwir abek eo e c'hoarvez se gant-ho, o veza ne d-eo ket dleet d'ezho kaout hep doan hag hep mez ar plijaduresiou emint o klask hag oc'h beulia anezho, tud direiz ma'z int.

O! na peger huan e tremen ann holl hlijaduresiou-ze! Na peger fall, na pegen direiz ha pegen mezuz int-hi! Koulskoude ann dud reuzeudik ne d-int ket evit gwelet kement-se, o veza ma'z eo ho c'haloun touellet ha dallet gant plijaduresiou ar hed. Hevel int oc'h loened mud; kas a reont ho ene da goll, evit eunn dra zister a blij d'ezho er vuez kollidik-man.

Evid-hoc'h-hu, va map, *na d-it ket da heul ho c'hoantegesiou, it kentoc'h e-biou d'ar pez a blij d'e-hoc'h. Ra vezo hoc'h holl zudiou beza e Doue; neuze Doue a roio d'e-hoc'h kemend a c'houlenno ho kaloun.*

5. — Mar fell d'e-hoc'h kaout gwir

zudiou ann ene, mar fell d'e-hoc'h kaout digan-en grasou e-leiz, e tleit ober fae war holl draou ar bed ha kas diouz-hoc'h holl blijaduresiou ann douar. Neuze e viot benniget, hag e kavot a-nevez pep seurt frealzidigez. Ha seul vui ma tec'hot dioc'h frealzidigez ann dud, seul welloc'h, seul vrasoc'h a ze e vezo va frealzidigez-me.

Siouaz, ne vezo ket hep beza stourmet da genta, ne vezo ket hep beza bet nec'h ha poan eo ec'h hellot kaout frealzidigez ann env, rak eunn tech fall-bennag a enebo ouz-hoc'h pep tro. N'euz fors, bez' e viot treac'h d'ezhan dre heulia eur pleg gwelloc'h.

Evit klevet ar c'hik oc'h ober klemm, na rit van e-hed; trec'het e vezo gant nerz ho spered. Ann aerouant, m'hen argarz, ann aerouant enn eur hilligat ho kaloun a stourmo ouz-hoc'h. List da ober; gant ma pedot Doue, e tec'ho kuit : oc'hpenn-ze, oc'h ober eul labour mad-bennag e prennot out-han dor frank ho kaloun.

## EVIT HOR C'HELENN.

Pep den en deuz pec'het, pep den ivez a dle gouzanv poaniou; boun-nez eo al lezen douget a-enep ann den war ann douar. Eul lezen wirion eo, rak Doue ne ve ket Doue, ma ve ar pec'hed digastiz. Eul lezen a garantez eo, rak pa c'houzanvomp hor poan a galoun vad ha pa vezomp a-unan gant hor Zalver, ar poaniou a bare ann ene hag a laka anezhan da veza glann evel ma'z oa gwechall,!pa'z edo enn he stad genta. Perak 'ta en em glemmit-hu pa vezit lekeat da blega dindan al lezen Doue-ze? Ha klemm a rit-hu dre'nn abek ma ro Doue d'e-hoc'h eunn eil vuez drc he vadelez? Ha klemm a rit-hu dre'nn abek ma'z oc'h hevel oc'h Jezuz-Krist a zo bet falvezet d'ezhan hag *a zo bet red d'ezhan* gouzanv kalz a boaniou evit ho prena, evel ma'z oa bet skrivet e levr ann Aviel : *Neuze e teskaz d'ezho e tie Map ann den gouzanv kalz a boaniou, beza tamallet gant ar re goz, gant beleien ar Iuzevien ha gant ar Skribed, ha beza lekeat d'ar maro.* Setu petra a c'houzanvaz Jezuz evit pec'hejou ann dud; mar fell d'e-omp e ve ann dra-ze talvoudek evid-omp, ez eo red d'e-omp gouzanv evel-t-han hag a-unan gant-han. War ar Groaz eo bet sevenet mister ar zilvidigez e pep-hini ac'hanomp. Ar Groaz a zo

euruzded ann den war ann douar, n'euz ken euruzded nemet-hi, rak ne oufe den beza euruz e giz all e-bed, nemet o viret striz lezen ar reiz-vad; ac'hano e teu peoc'h ann ene, ac'hano peoc'h ar galoun. Touellet ha dallet oc'h gant plijaduresiou goullo ar bed, siouaz! Ha kredi a rit-hu e ve tud ar bed hag ive ar re eurusa a zo enn ho zouez, ha kredi a rit-hu e vent hep gouzanv eur boan-bennag? Tregaset int gant ho c'hoantegesiou o kreski seul ma ho deuz anezho. Ha gwelet hoc'h euzhu biskoaz den euruz enn ho zouez? Tra; goude c'hoantegesiou e teu c'hoantegesiou all da grignat ho c'haloun. A-hendall, ha n'ho deuz-hi ket poaniou da c'houzanv bed ho buez? Eo e feiz! Kemend ho deuz anezho hag ar re all, ha marteze muioc'h : doan, enkrez, nec'h, klenvejou stank a zo digaset gant droukioulou ar galoun ha gant poaniou ar speret. Goude-ze e teu ar maro, ha war he lerc'h e teu Doue, ar Barner braz, da c'houlenn ar pez a zo dleet d'ezhan; neuze ann den pinvidik a vez strinket enn noaz-heo e gweled eunn toull hac'h. *E' gwirionez, lavaret a rann d'e-hoc'h ne d-ai ket kuit ac'hano, ken n'en devezo paeet* kement a zo dleet gant-han *beteg ann diner diveza*.

En em laouenait eta, pa hlij gant Doue ho lakaat da veza glann hag ho tiboania er vuez-man; grit eta penn-da-benn ha

gant karantez ar pez a zo dleet da Zoue. Meur a hini a lavar : *Piou a ziskouezo d'e-omp ar madou?* Piou nemet-hoc'h-hu, Aotrou Doue. *Ho sklerijen-c'houi a zo kouezet uar-n-omp; roet hoc'h euz ar peoc'h d'am c'haloun. Rak-se e kouskinn hag ec'h chaninn er peoc'h, o veza ma hoc'h euz, va Doue, kresket va fisians enn-hoc'h.*

---

## TRIZEKVED KENTEL.

**Ann neb a zo izel he galoun a dle senti, hervez skouer Jezuz-Krist.**

1. — Jezuz-Krist — Ann hini a glask mont e-biou d'ar gourc'hemenn, hen-nez a hella dioc'h ar c'hras; hag ann hini a glask grasou evit-han he-unan hep-ken, hen-nez a goll ar grasou a zo roet d'ann holl. Ann hini ne bleg ket a galoun vad hag anezhan he-unan da neb en deuz karg anezhan, hen-nez a ziskouez anat ne zent ket a-grenn ar c'hik out-han c'hoaz, pa'z eo gwir e klemm aliez ar c'hik, o terc'hel penn out-han.

Deskit eta senti dioc'h-tu oc'h ho mistri, mar hoc'h euz c'hoant da drec'hi

ho kik. Rak ann den a zeu hunan da veza treac'h d'ann drouk a-ziaveaz, pa ne vez ket he galoun saotret enn he diabars. N'euz enehour ker hraz, ker gwall e-kenver hoc'h ene ha ma'z eo ho korf, pa ne vez ket a-unan gant ho spered.

Red eo d'e-hoc'h en em zisprizout a-grenn hoc'h-unan, mar fell d'e-hoc'h beza treac'h d'ar c'hik ha d'ar goad. O veza ma en em garit c'hoaz hoc'h-unan gant re a garantez, emoc'h enn aoun, pa vez red d'e-hoc'h plega a ioul vad d'ar pez a blij d'ar re all.

2. — Hag eunn dra vraz e ve d'e-hoc'h, c'houi ne d-oc'h nemet poultr ha netra e-bed, hag eunn dra vraz e ve senti oc'h eunn den, dre garantez evit Doue? Ho pezet sonj ez ounn en em lekeat evid-hoc'h da hlega d'ann den, me ann Holl-C'halloudek, me ann Doue Uc'hel-meurhed, me am euz krouet pep tra euz a netra Me a zo en em lekeat ann distera hag ar bihana e-touez ann holl evit ma teuot, o welet ac'hanoun-me ken izel, da drec'hi stambouc'h ho kaloun.

Poultr ha ludu ma'z oc'h, deskit senti-Donar ha fank ma'z oc'h, deskit en em izelaat, deskit en em lakaat dindan treid ann dud boll. Deskit terri pep c'hoant ha heza sentuz e pep tra.

3. — En em gentraouit hoc'h-unan ba mirit na zeufe ho kaloun d'en em c'honeza; eun enep, hezit ken izel ha ker bihan, mac'h hello ann holl bale war-n-hoc'h hag ho flastra gant ho zreid evel ar fank enn heutchou.

Den a netra, evit petra en em glemmit-hu? Petra a oufac'h-hu da lavaret pa damaller ac'hanoc'h? C'houi, pec'her hudur, hoc'h euz ken aliez torret lezen Doue; c'houi a vije het strinket nousped gweach enn ifern, dioc'h ma oa dleet d'e-hoc'h. Daoust da ze, me am euz sellet a druez ouz-hoc'h, o veza ma talveze kalz hoc'h ene dira-z-oun; sellet am euz a druez ouz-hoc'h evit mac'h anavezfac'h ervad pegement ho karann, evit ma vijec'h hepred anaoudek euz va mad-oberiou, evit ma karfac'h bepred plega hag en em izelaat, hag evit ma c'houzanvfac'h hep klemm beza dispriziet gant ar re all.

## EVIT HOR C'HRLENN.

Ne dleer senti e pep tra nemet oc'h ann hini a zo a-viskoaz hag a vezo da viken, oc'h ann hini en deuz krouet pep tra hag a vir pep tra. Dre ann abek-ze ar roue David a lavare ar beden gaer-man : *Deskit d'in, Aotrou Doue, ober kemend a fell d'e-hoc'h, o veza ma'z oc'h va Doue.* Kaset en deuz tud euz he berz evit digas sonj d'e-omp euz he c'hourc'hemennou hag evit ma vezint hi miret penn-da-benn e pep tiegez, e pep rouantelez, e pep iliz. Oc'h ann dud-ze eo red senti, o veza ma'z int, pep hini enn he stad, e leac'h Doue he-unan, adal ar penn-tiegez beteg ar Roue, adal ar Roue beteg ar Pab, adal ar Pab bete Jezuz-Krist, adal Jezuz-Krist beteg ann hini en deuz digaset anezhan. Pep hini anezho, enn env ha war ann douar, pep-hini anezho ho deuz bet digant Doue ho hano, da lavaret eo ho galloud. Dre gement-man eo anat ar pez a zo dleet da ober, me lavar gourc'hemenn Doue; ann hini a bleg d'ar gourc'hemenn-ze, hen-nez a zo fur ha santel. Enn enep, ann hini a zo amzent, ann hini ne fell ket d'ezhan plega d'ar gourc'hemenn-ze, hen-nez a zo bec'h evel ma pec'haz hon tad kenta. Rak-se ann den a zo amzeut kent ma teu er bed, o

*veza ma'z eo ganet er pec'hed.* Evit se ar roue David a lavar ar c'homziou-man kaer ha gwirion-meurbed : *Ann den a zo er pec'hed abars ma'z eo ganet, douget eo d'ann drouk e-kreiz koff he vamm.* Jezuz o tougen ar boan a ioa dleet d'ar pec'hed evit prena ann den a nevez, Jezuz en deuz diskouezet, eme ann Abostol sant Paol, e ouie senti hep kemm na ment; *Jezuz,* eme-z-han, *en deuz sentet bete mervel, bete mervel war ar groaz.*

Ha ni, tud paour ma'z omp, ni a zo bet prenet gant Jezuz o senti, penaoz ec'h hellfemp-ni choum hep senti? Penaoz ec'h hellfemp-ni lakaat c'hoantegesiou hor c'haloun da zevel a-enep ar pez a fell d'ann Doue Holl-C'halloudek, c'houezet ma'z omp gant ann Ourgouil, tra skrijuz a zigoraz toull ann ifern! Eno, e-kreiz ann devalijen, e-kreiz ar poaniou, krignet gant ann enkrez ha gant ar gounnar, duet gant ann dismegans lousa hag heuzusa a zo, pleget dindan beac'h ho chadennou pounner, eno ann drouk eal hag ann drouk elez all a iudo da viken o lavaret : *Non serviam,* da lavaret eo : *Ne zentinn ket.*

O va Doue, va mirit dioc'h ar pec'hedze gant aoun na zeufenn da veza ken diskiant, ker fallakr hag ann drouk elez-ze. Ra zeuio ho kras da zeski d'in plega d'eboc'h ha da gemend hini ho deuz karg ac'hanoun! *Dwroet ounn war ann douar,*

*ha guzit ket ouz-in ho kourc'hemennou. Va ene ne c'hoanta ken nemet se. Deskit d'in, Aotrou Doue, ober e-c'hiz a fell d'e-hoc'h, o veza ma'z oc'h Doue.*

---

## PEVARZEKVED KENTEL.

**Red eo teurel evez oc'h barnedigesiou Doue, gant aoun ne zeufe hor c'haloun d'eu em c'houeza eus abek d'hou oberiou mad.**

1. — ANN ENE MAD. — Aotrou Doue, pa groz ho parnedigesiou a-zioue'h va fenn, neuze e krenaun em holl izili gant ar spount, ha va ene a zo enn eur strafil ar hrasa. Mautret eo va c'haloun o welet *ne d-eo ket glann ann env dira-z-hoc'h*. Mar hoc'h eus kavet ar pec'hed e-touez ann Elez, ha mar d-oc'h het didruez ont-ho, petra zeuinn-me da veza neuze?

*Ar stered a zo kouezet euz ann env*, ha me poultr ma'z ounn, petra am euz-me da c'hortoz? Ar re a ioa ho oberiou da veza meulet dioc'h ann doare anezho, ar re-ze a zo kouezet e-mesk ar re izela, ha gwelet em euz ar re a zehre bara ann Elez, o lipat hoed ar moc'h.

2. — Ne d-euz eta, va Doue, ne d-euz santelez e-bed, mar tennit bo tourn gan-e-hoc'h. Ne dal netra furnez e-bed mar paouezit da ziskouez ann hent; nerz e-bed ne hell rei skoazel ma ehanit d'he harpa; den ne hell beza glann, ma ne ziwallit ket anezhan. Beza war evez ne dal netra d'ann den, ma n'emoc'h-hu, Tad santel, o teurel evez out-han.

Pa vezomp dilezet gan-e-hoc'h, setu e kouezomp hag ez eomp da goll; adal ma teuit d'hor c'havout, neuze e savomp hag e vevomp; horjella a reomp, ha c'houi a starta ac'hanomp; klouar omp, ha c'houi a domm hor c'haloun. Na peger bihan, na pegen iskiz e tlefenn-me beza dira-z-oun va-unan! Ha ne dlefenn-me ket kavout evel netra ann nebeud a zo a vad enn-ounn, mar d-euz?

3. — O va Doue, pegement e tleann-me en em izelaat dirak bo parnedigesiou, daoust ma'z int dreist spered ann den! Beuzet ounn enn-ho, ha kavout a ra d'in ne d-ounn ken nemet netra e-kreiz netra. O beac'h pounner-meurbed! O mor braz ne heller ket da dreuzi! Eno ne gavann

a bep tu nemet netra ac'hanoun va-unan.

Da beleac'h eta ez aio ar fisians a zeu d'ann den euz he furnez? Holl c'hloar ar bed a zo mouget e-kreiz ar barnedigesiou a zougit war-n-oun.

4. — Na petra eo ann den dira-z-hoc'h? Ann douar, pri ha fank, hag hen a zavfe a-enep ann hini en deuz great anezhan! Ann hini a zo he galoun sentuz oc'h Doue, penaoz e ve hen-nez evit en em c'houeza, pa vez meulet gant ann dud?

Ar bed holl ne oufe c'honeza kaloun ann hini a zo bet ar wirionez treac'h d'ezhau; nag ive, meuleudiou ann dud holl ne vent ket evit rei beac'h d'ann hini a zo stard he fisians e Doue. Rak ar re a gomz ne d-int netra; tremen a raint gant trouz ho c'homziou. Hogen gwirionez ann Aotrou Doue a zo a viskoaz hag a vezo da viken.

EVIT HOR C'HELENN.

N'euz marteze gwasoc'h na flouroc'h temptasion e-touez ann holl demptasionou, eget ne d-eo ann Ourgouil a zao

diwar ar mad. Mar teu d'en em laoskaat dre ziegi, ann den evit-han da veza bet savet dre ar c'hras dreist-han he-unan ha dreist he stad fall, ann den daoust da ze a risk hep gouzout doare penaoz, bag a gouez goude enn he stad genta. O veza ma'z oc'h en em ziwallet dioc'h darn pec'hejou zo, o veza ma hoc'h euz great eunn dra vad-bennag, setu emoc'h leun a fisians o sonjal e kement-se; ar garantez hoc'h euz evid-hoc'h hoc'h-unan eo a zo kiriek da ze. Stad zo enn-hoc'h, ha kavout a ra d'e-hoc'h ez oc'h gwelloc'h evit ar re all, ha gwasa zo, kredi a rit e teu digan-e-hoc'h hoc'h-unan ar pez a zeu d'e-hoc'h digant Doue. N'euz netra a gemend a hellfe displijout muioc'h da Zoue, o veza *ne roio ket he c'hloar da hini all e-bed, hag o veza m'ema atao oc'h enebi ouz ann den rok*. Petra a ra Doue e keit-se? En em denna a ra, tec'het a ra dioc'h ann den diskiant-ze en em fisie re enn-han he-unan, hag hen dilezel a ra dre ma'z eo c'houezet gant stambouc'h he galoun. Neuze e tistag diout-han al lammou spountuz-ze a laka ann holl souezet, a laka ann holl da grena; al lammou-ze ne hellfe den kredi e vijent bet biken, al lammou-ze a ziskouez petra eo barnedigesiou Doue. Gwaz a ze d'ann hini en em harp war-n-ezhan he-unan; ema o vont da goll. *Ne gav ket d'in*, eme ann Abostol sant Paol, *e ve enn-oun netra hag am zamallfe*.

*Siouaz, ne d-ounn ket didamallet evit-se, rak ann hini am barno eo ann Aotrou Doue.* Ar roue David a lavare : *Netaët va ene euz va fec'hejou kuzet, ankounac'haët ar pec'hejou ne anavezann ket, ha distaolit diwar-n-oun pec'hejou ar re all.* Kaera peden! Digas a ra sonj d'ann den ec'h en em skign ann drouk enn he ene; diskouez a ra ive ne d-euz nemeur a bec'hed na vent kiriek a wall skouer d'ar re all. Ann-den eta ne oufe beza diwallet, ne oufe beza sioul hag euruz, ma ne d-eo ket izel he galoun, ma ne fell ket d'ezhan ansav ha kredi ne d-eo netra ha ne fell netra anezhan he-unan, ma ne fell ket d'ezhan ive en em lakaat etre daouarn ann Aotrou Doue hep-ken.

En em strinkomp d'ann douar e-c'harz treid hor Zalver, ha leveromp d'ezhan war-eunn-dro gant ar Profed : *Va dismegans-me a zo bepred dirak va daoulagad, goloet ounn gant ar vez, Aotrou Doue, c'houi na zisprizot ket eur galoun izel ha glac'haret.*

---

## PEMZEKVED KENTEL.

**War ar pez a dleomp da lavaret ha da ober, pa zeu eur c'haant-bennag enn hor c'haloun.**

1. — JEZUZ-KRIST. — N'euz fors petra a c'hoarvezo gan-e-hoc'h, livirit

evel-hen : Aotrou Doue, mar felf d'e-hoc'h e ve ann traou er c'hiz-ze, ra vezint-hi great enn hoc'h hano. Mar kav d'e-hoc'h e ve mad kement-se evid-oun, mar kav d'e-hoc'h e ve ann dra-ze talvoudek d'in, roit d'in ar c'hras d'he lakaat da dalvezout evit ho kloar. Enn enep, mar gouzoc'h e tle ann dra-ze oher gaou ouz-in, mar gouzoc'h ne vezo ket evit talvezout da zilvidigez va ene, pellait diouz-in ar seurt c'hoant-ze.

Rak pep c'hoant, evit-han da veza mad hag eeun da welet, ne zeu ket digant ar Spered-Santel. Diez eo gouzout, e gwirionez, pe ez eo ar Spered-Santel pe ann drouk-spered, pe hon spered-ni hon-unan eo a ra d'e-omp c'hoantaat ann dra-man pe ann dra-hont. Meur a hini a zo en em faziet, hag a grede ez oant sklereet gant ar Spered-Santel.

2. — Rak-se e tleit bepred c'hoantaat ha goulenn, gant eur galoun izel ha gant doujans Doue, kemend a zo da veza c'hoanteet gant ho kaloun. Bez' e tleit ive dreist pep tra en em lakaat a ioul vad etre va daouarn-me, eun eur lavaret :

Aotrou Doue, c'houi a oar petra eo

ar gwella; bezet great ann dra-man pe ann dra-ze, evel ma plijo gan-e-hoc'h. Roit d'in ar pez a gerrot, kemend hag a falvezo d'e-hoc'h, er mare ma plijo gan-e-hoc'h. Grit ac'hanoun hervez ma kav d'e-hoc'h eo ar gwella, hag hervez ma plijo gan-e-hoc'h, evit ho prasa gloar.

Likit ac'hanoun el leac'h ma fell d'e-hoc'h e venn, ha grit em c'henver ar pez a blijo gan-e-hoc'h e pep tra. Bez' emoun etre ho taouarn, troit ha distroit ac'hanoun a bep tu. Me a zo ho servicher, ha bez' emoun war va zu vad da ober pep tra, rak ne fell ket d'in beva evid-onn va-unan; evid-hoc'h-hu bepken eo e fell d'in beva. Plijet gan-e-hoc'h ec'h bellfenn ho servicha evit ar gwella hag evel ma'z eo dleet.

## PEDEN DA ZOUE

Evit goulenn ar c'hras da ober pep tra evel ma fell d'ezhan.

1. — Ann ene mad. — Roit d'in, o va Jezuz, mad dreist holl, roit d'in ho kras, ha ra vezo gan-en e kement tra a rinn, ra chouino gan-en beteg ar mare

diveza. Grit ma c'hoantainn ha ma klaskinn hepred ar pez a blij muia d'e-hoc'h, ar pez a gav d'e-hoc'h a zo ar gwella.

Ho c'hoant ra vezo va c'hoant; ra'z aio hepred va c'hoant da heul hoc'h-hini, hep pellaat diout-han e nep kiz. Grit ma vezinn a-unan gan-e-hoc'h, grit ma c'hoantainn ar pez a c'hoantait, grit na c'hoantainn ket ar pez ne c'hoantait ket.

Grit ma varvinn da gement tra a zo er bed, grit ma karinn beza disprizet gant ann dud ha beza dianavezet evid-hoc'h. Grit ma fisiinn enn-hoc'h dreist kemend a oufed da c'hoantaat, grit na glasko va c'haloun he feoc'h nemet enn-hoc'h hep-ken.

C'houi a zo gwir beoc'h ar galoun, c'houi a zo ar gwir euruzded. El leac'h ma n'emoc'h ket, pep tra a zo anken, pep tra a zo enkrez. *Er peoc'h-ze, me lavar enn hoc'h-hu, va Doue, e kouskinn hag ec'h ehaninn;* c'houi a zo ar mad dreist pep mad, ar mad a bado da viken. — Evel-se bezet great.

### EVIT HOR C'HELENN.

Gweach e-bed ann den ne d-eo evit kaout a-walc'h gant ar pez a zo d'ezhan, gweach e-bed ne d-eo euruz enn he stad he-unan; gwelet a ra ez eo goullo he galoun, bez' ema atao enn anken, klask a ra bepred tizout madou a dec'h bepred enn he raok. E gwirionez n'en deuz gwir beoc'h e-bed, hag he vuez a dremen e-mesk he c'hoantegesiou fall. Na pounnera beac'h [eo hen-nez a laka anezhan e-tal da vont da goll! Rak, eme ann Abostol sant Paol, *grisien ann holl boaniou eo ar gwall-ioulou; meur a hini goude beza en em roet d'ezho, ho deuz kollet ar feiz hag ho deuz skoet uar ann hent fall, e-kreiz poaniou a vagad.* Ar spered, er stad-ze, o vont gant tiz etrezek kemend a blij d'ezhan, ar spered a zeu da devalaat ar skiant vad. Ann den neuze ne oar e pe du trei, ne oar petra a fell d'ezhan, hag ar spered a zigas anezhan d'he heul. Dre'nn abek-ze e tleit poania evit trec'hi ho spered, petra-bennag e kredfac'h eo hep ket a zrouk ar pez a douell anezhan, petra-bennag e kredfac'h ne glask ho spered, enn he sonjezonou, nemet eunn diskuiz deread ha dibec'h. Gwasa a zo, ann hini en deuz donjans Doue a sko eaz diwar ann hent mad, pa ne daol ket evez oc'h ar c'hoantegesiou ar re zantel da welet.

Ne ouzomp na petra a zo mad na petra a zo fall evid-omp. A-wechou e c'hoantaomp teurel diwar-n-omp eur groaz a zo red marteze evit hor zilvidigez; gweach all, e-kreiz karantez flamm hor c'haloun, tud dinerz ma'z omp, gweach all e c'hoantaomp eur groaz ker pounner, ma vemp diskaret gant-hi, mar teufe Doue da astenn anezhi war-n-omp. Petra dleomp-ni eta da ober? Goulenn digant Doue ma vezo great pep tra, enn-omp hag er-meaz ac'hanomp, hervez ma fell d'ezhan; bez' e tleomp goudez-ze en em lakaat holl etre hé zaouarn hag ober ar pez a blij d'ezhan. Anez ober kement-se ne vezo evid-omp na peoc'h nag euruzded e-bed war ann douar: *Va Zad, na vezet ket great evel a fell d'in; bezet great evel a fell d'e-hoc'h.*

---

## C'HOUEZEKVED KENTEL.

**E Doue hep-ken e tleer klask pep gwir dizoan.**

---

1.—ANN ENE MAD.—Ne d-eo ket er vuez-man, er vuez all eo emoun o c'hortoz kaout kemend a hellann da c'hoantaat, kemend a hellann da zonjal evit frealzidigez va ene. Ha pa'm bije-me va-unan

kemend frealzidigez a zo er bed, ha ra hellfenn-me kaout ann holl zudiou, ann traou-ze holl ne badfent ket pell amzer; eunn dra hag a zo anat eo.

Evel-se 'ta, va ene, ne helli kaout nep gwir dizoan, nep gwir euruzded nemet e Doue; rak Doue a zizoan ar re baour hag a ro skoaz d'ar re a zo izel ho c'haloun. Gortoz eunn nebeut, va ene, gortoz ma seveno Doue he c'her; neuze ez pezo da walc'h euz a holl vadou ann env.

Mar klaskez dreist-penn madou ar bed-man, e kolli madou ann env, ar madou a bado da viken. Bez' e tleez en em zervicha euz a vadou ar bed, ha c'hoantaat ar madou ne dremenint biken. N'hellez kaout da walc'h gant madou ann douar, o veza ne d-oud ket krouet evit ar madou-ze.

2. — Ha pa'z pe, va ene, kement tra vad a zo war ann douar, ne oufez beza euruz. E Doue en deuz krouet pep tra, e Doue eo ema da levenez ha da euruzded.

Ann euruzded-ze ne d-eo ket hevel oc'h ann hini a zao e spered tud ar bed

hag a hillig ho c'haloun, tnd diskiant ma'z int! Hevel eo oc'h ann euruzded a zen a-wechou d'ar re ne garont nemet traou ann env, d'ar re a zo glann ho c'haloun, hag *a dro ho ene etreze Doue, enn envou.*

Dizoan ann dud ne dalvez netra ha ne bad ket pell. Ar gwir frealzidigez a zo ann hini a zo digaset er galoun gant ar Wirionez. Ann den a wir feiz a zo e pep leac'h Jezuz enn he gerc'hen; dizoania a ra anezhan, ha neuze ann den a wir feiz a lavar d'he Zalver;

Plijet gan-e-hoc'h, o va Jezuz, reï d'in ann skoaz e pep leac'h hag e peb amzer. Ra vezo frealzidigez a ene dioueret a galoun vad pep frealzidigez a berz ann dud. Ha mar diouerann ho frealzidigezhu, Aotrou Doue, ra vezo va dizoan vrasa sonjal ez eo het ann dra-ze gour-c'hemennet gan-e-hoc'h, hag ez eo e gwirionez ar boan a zo dleet d'in evit va fec'hejou; *rak ne vezo ket drouk ennhoc'h atao, hag ho kourdrouzou ne badint ket bepred.*

## EVIT HOR C'HELENN.

Pep den a glemm, eme ann Abostol sant Paol, hag a oad da oad ann dud holl a lavar evel-d-han. Petra glaskit-hu eta e-touez ann dud? Petra c'houlennit-hu out-ho? Petra a oufent-hi da rei d'e-hoc'h? Strafilet eo ho c'haloun bepred, gwall enkrezet int a bep tu; evel-d-hoc'h e klaskont ar peoc'h ha, kaer ho deuz, n'her c'havont ket. Penaoz ec'h oufe ann enkrez hag ann drouk-ioulou digas ar peoc'h d'hoc'h enc? N'en em fazit ket pelloc'h, ha paouezit da lavaret d'ann drouk-ioulou : Roit d'in ar peoc'h. Ar peoc'h a zo e Doue, e Doue hep-ken; enn-han hep-ken eo ema pep levenez ha pep frealzidigez.

*Troit eta hoc'h ene war-zu ann Aotrou Doue* ha dilezit ann holl draou all; neuze e viot war hent ar gwir euruzded. N'euz netra, kredit se, netra a gemend a ve par da euruzded ann hini a zispriz ar skian-chou a-ziaveaz hag a zo distag dioc'h plijaduresiou ar c'hik, dioc'h ar hed ha dioc'h ann oll draou krouet, nemet evit ar pez a zo red hep-ken. N'euz netra kouls hag euruzded ann hini a dro he ene war-zu Doue hep-ken hag etrezek enn-han he-unan, hag a oar en em zevel dreist kement tra zo er bed. N'euz netra hevel oc'h euruzded ann hini ne vev nemet dre sklerijen Doue, hag a vir atao anezhi

glann ha sklear enn he galoun, o kas pell diout-han tevalijen em douar hag ar skeudennou goullo a zeu hag a ia enn dro d'e-omp. Hag hen zo tra kouls hag euruzded ann hini a zo he ene hevel oc'h eur mellezour a weler enn-han ann Aotrou Doue mad ha santel-meurbed, u'euz netra a gemend a ve par da euruzded ann hini a laka hemdez da greski ar sklerijen en deuz bet digant Doue, hag a ra kement-se holl beteg ar mare ma teu ar wirionez da skuba ann devalijen. Neuze ann den Doue-zo a ziskuiz e-tal ar feunteun a sklerijen; hag eno, er penn diveza euz he hent, e-mesk ann Elez hag ar Zent euruz, eno he zudiou a bado da viken.

---

## SEITEKVED KENTEL.

**Red eo e pep tra en em fisiout e Doue.**

1. — JEZUZ-KRIST. — Va map, list ac'hanoun da ober enn ho kenver hervez ma fell d'in; me a' oar petra a zo mad evid-hoc'h. Sonjal a rit evel ma sonj ann dud, ha peurliesa e varnit ann traou evel ma varn ann dud auezho, hervez pleg ho c'haloun.

2. — ANN ENE MAD. — Ar pez a

livirit a zo gwir, Aotrou Doue. C'houi a ra d'in muioc'h a vad eget na oufenn ober me va-unan, rak ann hini ne zigor ket he galoun d'e-hoc'h pa vez enn enkrez, hen-nez a zo e-tal da goueza.

Aotrou Doue; gant ma vezo eeun ar pez a fell d'in, gant ma vezinn starteet enn-hoc'h, grit ac'hanoun ar pez a blijo gan-e-hoc'h, rak kement a reot em c'henver ne hell heza nemet mad. Mar fell d'e-hoc'h e venn enn devalijen, ra viot meulet; mar fell d'e-hoc'h e venn er sklerijen, ra viot hinniget c'hoaz; mar plij gan-e-hoc'h rei frealz d'in, ra viot hinniget; ha mar fell d'e-hoc'h e venn enkrezet, ra viot meulet evelato ha da viken.

3. — JEZUZ-KRIST. — Va map, setu penaoz e ve red e vec'h, mar fell d'e-hoc'h kerzet gan-en. Eunn hevel dra e tle heza evid-hoc'h gouzanv poaniou pe en em laouenaat, heza paour-glez pe beza pinvidik-hraz.

ANN ENE MAD. — Aotrou Doue, me a c'houzanvo a galoun vad evid-hoc'h kement tra a zeuio d'in digan-e-hoc h. Hevel-hevel e fell d'in digemeret digan-

**e-hoc'h ar mad kouls hag ann drouk, dndioa ann ene kouls hag anken ar galoun, ar pez a vezo c'houek kouls hag ar pez a vezo c'houero; me a fell d'in ho tragaeekaat evit kement tra a c'hoarvezo gan-an. Va mirit dioc'h pep pec'hed, ha neuze o'am hezo aoun e-hed rag ar maro na rag ann ifern. Gant n'am fellaot ket da viken diouz-hoc'h, ha gant ma vezo hano ac'hanoun-me e levr ar vuez, me n'em bezo drouk e-hed peger brazbennag c ve aon cnkrez a zeufe war-n-oun.**

## EVIT HOR C'HELENN.

Ne oufet lavaret re aliez ez eo buez eur c'hristen mad o c'hoantaat ar pez a fell da Zoue, hep c'hoantaat tra all e-hed ken. Peurliesa omp touellet gant hor c'hoantegesiou, o veza ma'z omp saotret gant ar pec'hed. Evit ann Aotrou Doue, hen avad a auavez kemend a zo kuzet enn-omp, anaout a ra kement pleg a zo e gweled hon ene, gouzout a ra pegen diners eo hor c'haloun,gouzout a ra pe seurt poaniou eo ar re a zo mad da zigas d'e-omp hag ive ann nerz hon euz ezomm evit ho c'houzanv; rak *mirel a raio e vemp temptet enn tu all d'hon nerz; he*

*furnez a zo dreist pep furnez; oc'hpenn zo, kemend en deuz karet ac'hanomp, kement m'en deuz roet d'e-omp he Vap, ar Map n'en doa nemet-han.* Nag a fisians, nag a beoc'h ne dleomp-ni ket da gaout enn eur zonjal enn dra-ze! Hag hen a zo tra dudiusoc'h eget en em lakaat holl etre daouarn ann hini en deuz great pep tra evid-omp? Hag hen a zo tra dudiusoc'h eget beza teuzet enn-han, kouls lavaret, ec'h en em lakaat a-unan ganthan e pep tra, hep miret netra enn tu diouz-omp, netra nemet ann anaoudegezvad hag ar garantez? Evel-se ec'h hello hon ene ha kement a zo enn-omp teuzi, e-c'hiz ma lavarfed, er c'homziou-man a zo pep tra enn-ho :·Va Aotrou ha va Doue!

---

## TRIOUEC'HVED KENTEL.

**Red eo d'e-omp gouzanv a galoun vad poaniou ar vuez-man hervez skouer Jezuz-Krist.**

1. — **Jezuz-Krist.** — Evit ho silvidigez, va map, ez ounn deuet euz ano env war aoo douar; gwisket em eus ho poaoiou, hep ma oa red d'in hen ober; dre garantez evid-hoc'h eo em euz her great, evit ma teuot da zeski gouzanv sioul hag hep klemm holl boaniou ar

vuez-man. Rak abaoue ma c'haniz bete ma varviz war ar groaz, poan hep distag am euz bet.

Me am euz bet euno dienez vraz euz a draou ar bed-man; me am euz klevet aliez tud o tamall ac'hanoun; me am euz gouzanvet sioul ar vez hag ann dismegans. Evit va mad-oberiou n'em euz kavet nemet tud dizanaoudek, o troukprezek va hurzudou, o tamall va c'helennadurez.

2. — ANN ENE MAD — Aotrou Doue, o veza m'hoc'h euz gouzanvet a galoun vad kalz a hoaniou hed ho puez, o senti evel-se ouz ar pez en doa gourc'hemennet ho Tad, dre-ze ez eo red d'in, pec'her reuzeudik ma'z ounn, gouzanv va foaniou heb en em glemm, hervez ma hoc'h euz lavaret; evit va silvidigez eo red d'in ive dougen heac'h ar vuez kollidik-man, keit ha ma plijo gan-e-hoc'h.

Rak petra-benuag ma'z eo pounner beac'h ar vuez-man, evolato e teu a-vreman da veza kalz skanvoc'h dre ho kras, dre ho skouer ha re ar Zent; dont a ra ive da veza talvoudekoc'h d'ar re a zo sempl, hag easoc'h d'ezho da dremen.

Breman e kaver eoo-hi kalz muioc'h a frealzidigez eget ne gavet enn amzer al lezen goz, d'ar c'houls ma'z oa serret dor ar Baradoz, d'ar c'houls ma'z oa tevaloc'h heut ann env ha ma'z oa ken-neheut a dud a zalc'he stad euz a rouantelez Doue. Hag oc'h-penn zo, ar re a ioa neuze mad a hep hent hag a dlie beza salvet, ar re-ze ne oant ket evit mont da rouantelez Doue, ken n'ho pije c'houi gouzanvet ho kloasiou, ken n'ho pije c'houi prenet ann dud dre ho maro sakr.

O! na pegement ne dleaou-me ket ho trugarekaat, c'houi hoc'h euz prizet diskouez d'in ha d'ann holl Gristenien ano hent eeun ha mad a gas d'ho rouantelez a bado da viken. Rak ho puez a zo hon hent; ann hini a c'houzanv hep klemm evel ar Zent, hen-nez a gerz war-zu enn-hoc'h-hu, va Doue, c'houi azo hor c'hurunen. Ma na vijec'h ket eat enn hor raok war ann hent-ze, ma n'ho pije ket keleonet ac'haoomp, piou a zoujfe moot d'hoc'h heul?

Nag a dud, siouaz, a choumfe pell adre, ma na ve ket ho skouer sakr diiak ho daoulagad! Mar d-omp klouar goude

gwelet ho purzudou, goude klevet ho kelenoaduresiou, petra c'hoarvezfe 'ta gao-e-omp ma oa vemp-ni ket skleredt, evel ma'z omp, da voot d'hoc'h heul rag-eeuo?

## EVIT HOR C'HELENN.

Buez ann den war ann douar ne d-eo nemet anken, dienez ha poan; piou ne oar se? Kastizet omp, eunn dra anat eo; hag evel ma'z eo leal ha galloudek ann hini a gastiz ac'hanomp, n'omp ket, kaer hon euz, evit distrei ar boan diwar-n-omp. Er stad-ze, ann den a zo red d'ezhan kemeret etre daou: stourm out-han he-unan heb ober van e-bed euz ar poaniou, pe en em rei d'ar plijaduresiou evit distrei diwar he boaniou. Petra en deus-hen great? Klasket en deuz he eurusded e plijaduresiou ar c'horf hag e stambouc'h ar galoun; hag o veza ne d-oa ket evit kaout ar pez ma'z edo o c'hedal, neuze en deuz goloet he benn hag en deuz lavaret: n'euz netra vad e-bed a-enep poaniou ar vuez.

Setu penaoz edo ar bed, pa oe klevet eur vouez o lavaret: *euruz ar re a zo o ouela.* Ann holl dud a zelaou; souezet-braz int hep gouzout perak, ha gwelet a reont pegen euruz eo ar re a ouel. Neuze dioc'h tal ar groaz a zo stag out-hi Jezuz-Krist, *ann*

*den a boaniou*, neuze dioc'h tal ar groaz e tired anezhi war ann dud kalz a frealzigez ne ouient araok hano e-bed anezho. Goloet gant eur c'houezen a c'hoad hag e-kreiz gloasiou he dremenvan, Jezuz en deuz lavaret: *va ene a zo glac'haret bete mervel;* hag a-c'houde-vez, ann den war ann douar a oe laouen hed he vuez.

Ann hini en deuz eur gwir c'hlac'har enn abek d'he bec'hejou, ann hini en deuz ar gwir garantez, ar re-ze a glask ar poaniou, a gar hag a c'halv anezho; enn amzer a-vreman e kav d'ezho ez eo re zibaot ar poaniou war ann douar. Pe seurt burzud a zo 'ta c'hoarvezet? O Jezuz, Map Doue, skleret hoc'h euz ar bed gant ho skleriien, skuillet hoc'h euz ho kras war-n-ezhan; hag ann den, goude skei diwar he bent, en deuz her c'havet adarre enn-hoc'h-hu a zo *ann hent, ar wirionez hag ar vuez;* ann den en deuz anavezet, goude beza pec'het, n'oa netra vad all e-bed d'ezhan nemet ar binijen hag ar boan; setu petra a zo c'hoarvezet. Neuze ann den en deuz lavaret enn eur zellet ouz ar groaz: *gouzanv pe vervel*.

*Oan Doue, a lam pec'hejou ar bed*, grit ma c'honzanvinn gan-e-hoc'h; ha pa vezinn war va zremenvan, e-kreiz va foaniou diveza, grit ma varvinn enn eur zonjal a zevri er poaniou ho deuz digoret d'eomp dor ann envou a ioa bet serret gant ar pec'hed.

## NAONTEKVED KENTEL.

**War ar poz a zo red da ober evit gouzauv pep dismegans; penaoz ec'h anavezer ann hini a oar gouzanv heb en em glemm.**

1. — JEZUZ-KRIST. — Petra livirithu, va map? Tavit ho klemmou o welet va gloasiou-me ha re ar Zent. N'hoc'h euz ket c'hoaz enebet ouz ar pec'hed bete skuilla ho koad. Bihan dra eo ar pez a c'houzanvit e-kenver ar pez ho deuz gouzanvet ar re a zo bet temptet hag enkrezet ken aliez a weach, hag ho deuz gouzanvet ken aliez a hoaniou.

Ne ankounac'hait ket eta poaniou hraz ar re all; easoc'h a ze e c'houzanvot ar re vihana a zeuio d'e-hoc'h. Mar kav d'e-hoc'h ne d-int ket euz ar re vihana, taolit evez hag e welot ne ouzoc'h ket gouzanv. A-hend-all, pe int-hi hihan, pe int-hi braz, ez eo red d'e-hoc'h poania evit ho gouzanv a galoun vad.

2. — Seul vui ma viot a du vad evit gouzanv ho poaniou, seul vui a ze e tiskouezot ez oc'h fur, seul vui a ze e tastumot madou evit ann env. Skanvoc'h

e vezo nenze bo poaniou, pa viot boaz hag e doare vad da c'houzanv anezho.

Arabad eo d'e-hoc'h lavaret : N'nunn ket evit gnuzanv ann dra-ze a berz ann den-ze; ne nufenn gnuzanv eur seurt tra, rak ganu a vraz en deuz great nuz-in, ha tamall a ra d'in traon n'int ket biskoaz deuet em spered : a berz eunn all avad e c'houzanvfenn ann dra-ze ha kemend a gavfe d'in a ve mad da c'hnuzanv.

Diskiant eo ann hini a gnmz evel-se, rak ne daol evez e-bed pegemend a vad a zeu d'ezhan n c'hnuzanv ; ne danl ket evez ive gant piou e vezo dignllet ; ne zell nemet nuz ann hini a ra drnuk d'ezhan hag ouz ann dismegans en deuz bet.

3. — E gwirionez, ne nar ket gouzanv ann hini ne fell d'ezhan kaout poan nemet kemend ha ma kar bag a berz ann neb a hlij gant-han. Neb a nar gouzanv e gwirinnez ne zell ket a berz piou e teu ann drnuk d'ezban, pn ez en a berz he vestr, pe a herz eunn den evel-d-han, pe a berz eunn den disternc'h evit-han, pe a berz eunn den santel ha mad, pe a berz eunn den fall ha difeiz.

Hep sellet ouz ann dud, e c'houzanv gant anaoudegez-vad a berz ann holl, e-c'hiz pa ve a herz Doue, kement tra ha ken aliez tra fall a c'hoarvez gant-han, hag e kred ez eo kement-se talvoudekbraz evit-han. Rak pep poan, peger bihan-bennag e ve, a dalvez kalz, dirak Doue, pa vezer o c'houzanv anezhi evithan.

4. — Bezit eta bepred e-tal da stourm, mar fell d'e-hoc'h heza treac'h. Ma ne fell ket d'e-hoc'h stourm, ne bellot ket gounit ar guruuen a vezo roet d'ar re a oar gouzanv hep klemm; ma ue fell két d'e-hoc'h gouzanv, ne fell ket d'e-hoc'h heza kurunet. Enn enep, mar hoc'h euz c'hoant da c'hounid ar guruuen, ez eo red d'e-hoc'h stourm kalounek ha gouzanv ho poaniou a galoun vad. N'euz ehan hep lahour; hep stourm ne vezer ket treac'h.

ANN ENE MAD. — Aotrou Doue, grit mac'h hellinn oher dre ho kras kement tra n'ounn ket evit ober, a gav d'in, drez-oun va-unan. C'houi a oar ne hellann gouzanv nemeur a dra, c'houi a oar e fallaann huhan, pa c'hoarvez gan-en ann

distera enkrez. Ra zeuinn da garet ha da c'hoantaat, evit hoc'h hano santel, kement poan; kemend enkrez a zigouezo ganen; rak talvoudek-braz eo evit silvidigez va ene gouzanv poaniou ha beza gwallgaset evid-hoc'h.

### EVIT HOR C'HELENN.

Mar kavomp aliez abek da c'houzanv a herz ar re all, aliez ivez e roomp abek d'ezho. Dre-ze eo e lavare ann Abostol sant Paol : *dougit ann eil beac'h egile, ha neuze e vezo sevenet lezen Jezuz-Krist.* — Breman me ho klev o lavaret : eur seurt traou a zo diez ho gouzanv. — Gwel a ze; talvezout a reot muioc'h dirak Doue. Evit se eo e ro Doue he c'hras d'e-omp, evit mac'h hellimp oher dre-z-hi ar pez ne d-omp ket evit oher dre-z-omp hon-unan. Hag oc'h-penn zo, petra a c'hoarvez gan-e-hoc'h ha ne ve ket bet gwelet araok gant Doue ha gourc'hemennet gant-han ? Ann hini eta a c'houzanv he boan a galoun vad, hen-nez a zent sioul oc'h gourc'hemennou Doue ; ann neb avad ne fell ket d'ezhan' oher evel-se, hen-nez a zo he vuez enkrez ha poan hed-da-hed. Rak *piou, goude enebi oc'h Doue, piou eo hen-nez a zo bet e peoc'h?* E gwirionez, red eo da Zoue beza trugarezuz-

meurbed enn hor c'henver ! Ho tourn war ho kaloun, livirit d'in : Doue ha n'en deuzhen ket netra e-bed da c'houzanv euz ho perz, n'en deuz-hen abek e-bed da gaout trugarez enn ho kenver ?

*Ia*, *ann Aotrou Doue a gar gouzanv a berz ann dud*, *ann Aotrou Doue a zo trugarezuz-meurbed* ; *gouzanvomp eta a galoun vad a berz ar re all. Ann den*, *pa oar gouzanv*, *a dal muioc'h evit ann den kre ha galloudek*; *ann hini a ra d'he galoun plega*, *a dal muioc'h evit ann hini a ziskar ar c'hestel-brezel. Tavet em euz*, eme ar Profed David o kana diwar benn gloasiou Jezuz-Krist, *tavet em'euz ha n'em euz lavaret ger*. Ar Profed Izai a lavare : *Sioul e oa evel m'az eo enn oan dirak ann hini a douz anezhan.*

Piou a gredfe goude-ze en em glemm, piou a gredfe mont drouk enn-ban ha gwall-ober e-kenver ar re ho deuz droukc'hreat enn he genver ? O Jezuz, bezit hor skouer. Desket hoc'h euz d'e-omp lavaret da Zoue : distaolit diwar-n-omp hor pec'hejou evel ma tistaolomp anezho diwar ar re ho deuz gwall-c'hreat enn hor c'henver. Setu ar pez a c'houlennomp bemdez, setu ar pez a leveromp bemdez. Gwaz a ze, siouaz, d'ann hini a zo gaou he heden!

## UGENTVED KENTEL.

**Red eo ansao hon distervez hon-unan hag ive poaniou ar vuez-man.**

1. — Ann ene mad. — Enep-d-oun va-unan ec'h ansavinn va dislealded; ansao a rinn d'e-hoc'h, va Doue, va distervez va-unan. Evit ann distera tra aliez e fallaann, aliez en em nec'hann. Lavaret a rinn e vezinn kalounekoc'h hiviziken, ha kerkent ha ma teu ann distera temptasion, setu emoun enn eunn enkrez ar vrasa.

Eunn dra vihan ha gwall zister a zigas d'in aliez eunn demptasion vraz, ha pa gredann emoun eunn draik-beunag enn tu all da bep drouk, pa gredann n'euz eun-oun netra fall e-hed, setu e vezann aliez hanter ziskaret evit ann distera aezennik o tont da c'houeza.

2. — Gwelit eta, Aotrou Doue, gwelit pegen dinerz ha peger sempl ounn, evel a ouzoc'h ervad. Ho pezet truez ouz-in ha tennit ac'hanoun euz ar fank, enn aoun na venn gweledet ebars, ha na choumfenn eno evit mad.

Muia tra a gresk a-wechou va glac'har hag am c'harg a vez dira-z-hoc'h, eo n veza ma'z ounn ker sempl ha ker laosk, pa vez red oher peun d'am gwall-ioulou. Rak, petra-hennag ne d-int ket evit va lakaat-me da heulia anezho a galoun vad, evelato ez ounn bourreviet gant ho atizou, hag ez ounn skuiz o veva er c'hiz-ze, o stourm hemdez hag a hep tu. Ar pez a ziskouez d'in dreist pep tra peger sempl ounn, eo o veza ma tilamm huhanoc'h em spered ann traon lousa hag euznsa, eget na d-eont kuit diouzin.

3. — O Doue Israel, Doue holl-c'halloudek, nerz ha karantez ann eneou mad, sellit a drnez oc'h poaniou hag oc'h anken ho servicher; ra blijo gan-e-hoc'h he skoazia e kement tra a 'raio. Roit d'in ann nerz a zeu euz ann env, gant aonn na zeufe da veza treac'h ann den koz a zo c'hoaz heo enn-onn, gant aonn na zeufe da veza treac'h ive ar c'horf-man donget d'ar pec'hed, ar c'horf renzendik-man ne oar ket c'hoaz plega a-grenn d'ar spered. A-enep ar c'horf e vezo red d'e-omp

stourm keit ha ma vezimp er vuez kol-lidik-man.

Pe seurt buez, siouaz, eo hou-man? N'euz enn-hi nemet poaniou hag enkrez, hag a hep tu enehourieo o stegna rouejou. Rak kerkent ha mac'h ehan eunn enkrez pe eunn demptasion-hennag, raktal e teu eunn all war he lerc'h; hag endra m'ema c'hoaz ann demptasion genta o rei beac'h d'e-omp, e teu meur a hini all pa vezomp nebeuta war evez.

4. — Penaoz ec'h onfemp-ni karet eur vuez a zo enn-hi kemend all a c'hlac'har, kemend all a enkrez hag a hoaniou? Petra eo eur vuez a zigas d'e-omp ken aliez a hoan, ken aliez a varo? Meur a hini evelato a gar anezhi hag a glask enn-hi ho euruzded.

Aliez e kaver abek e plijaduresiou ar bed, o veza ma touellont ar galonn, o veza ne d-int nemet moged. Koulskoude ez eo diez ho dilezel dre'o abek ma vezer trec'het c'hoaz gant drouk-ioulou ar c'horf. Evel a weler, traou zo hag a ra d'e-omp karet ar bed; traou all zo hag a ra d'e-omp he zisprizout. Ar pez a ra d'e-omp karet ar bed eo drouk-ioulou ar

c'hik, eo ar c'hoant da gaout madou hag ar c'hoant da gaout enoriou. War lerc'h ar re-man, siouaz, e teu gaut gwir abek ar poaniou hag ann enkresiou a ra d'e-omp kasaat ar bed ha distrei diout-han.

Allaz! ar plijaduresiou fall a zo treac'h d'ar re en em ro d'ar bed, d'ar re a gar plega d'ar skianchou a-ziaveaz, o veza n'ho deuz ket gwelet nag anavezet dudiou ann env nag ive dudiou ann enc, oc'h heulia ar furnez hag ar mad.

Ar re avad a zispriz ar bed a bep heunt hag a laka ho foan da veva evit Doue dindan eur reiz sautel, ar re-ze a oar peger braz eo dudiou ann env a vezo roet d'ann hini a zilez ar bed e gwirionez; ar re-ze a wel sklear peger braz eo faziou ann dud a zo touellet gaut pep seurt sorc'hennou.

## EVIT HOR C'HELENN.

Petra eo ann temptasionou a zeu a-ziaveaz da staga ouz-omp, petra int-hi e-skoaz ar re a gavomp enn-omp hon-unan? Evit ar re genta, derc'hel penn a reomp out-ho gant hon holl nerz, evit ar re ziveza, eunn dra dishevel-braz eo :

neuze nerz ann den a ia war zaou hanter, neuze ivez e sao brezel enn he ene, eur brezel spountuz evel a lavar ann Abostol sant Paol : *ne rann ket*, eme-z-han, *ar mad a fell d'in da ober, hag ann drouk n'am euz ket c'hoant da ober eo a rann. En em blijout a rann e lezen Doue, hervez ann den distag dioc'h traou ar bed; gwelet a rann, siouaz, enn-oun eul lezen all a zo a-enep lezen va spered hag a zalc'h ac'hanoun dindan lezen ar pec'hed a zo em holl izili.*

Setu aze diesa tra a gav ann eneou mad ho deuz mez o'veza m'eo rankout d'ezho ober ar seurt brezel, ann eneou mad hó deuz aoun bepred da veza trec'het. Setu perak ann Abostol a lavare eur weach all : *piou a zistago diouz-in ar c'horf-man a varo?* Ha rak-tal goude e lavar : *gras Doue dre Jezuz-Krist, hon Aotrou.*

En em strinkomp eta etre divreac'h Jezuz; ho astenn a ra gant eur garantez ar vrasa evit hon digemeret. Tostaomp oc'h he galoun zakr, rak anezhi e teu hep paouez eunn nerz vraz-meurbed a laka da grena ann holl drouk-sperejou. Lekeomp e Douc hon holl fisians hag hon holl c'hed, ha leveromp euz a greiz hor c'haloun : *va mirit, Aotrou Doue, dioc'h pep droug, likit ac'hanoun enn ho kichen; savet neuze war-n-oun dourn ann nep a garo. Ann Aotrou a zo oc'h va harpa, oc'h va diwall, oc'h va zenna euz a bep drouk. Hen*

*a zo va Doue ha va skoazel, ha fisians am bezo enn-han; hen eo a zifenn ac'hanoun, hen eo a ro d'in ann nerz am'euz ezomm evit ober va zilvidigez. He bedi a rinn enn eur gana he veuleudiou, ha miret e vezinn dioc'h va enebourien.*

---

## KENTA KENTEL WAR-N-UGENT.

**E Doue dreist pep mad e tleomp klask ar peoc'h.**

1. — Ann ene mad. — Dreist pep tra hag e pep tra, va ene, e tleez atao klask ar peoc'h e Doue, rak Doue a zo peoc'h ar zent da viken.

O va Jezuz, mad ha karantezuz-meurbed, grit ma karinn ar peoc'h mui ennhoc'h eget e kement tra krouet zo, mui eget er iec'hed hag er gened; mui ennhoc'h eget enn enoriou hag er c'hloar, mui eget er c'hargou huel hag e pep galloud; mui enn-hoc'h eget er spered hag enn ijin, mui eget er madou hag er skianchou; mui enn-hoc'h eget el levenez hag er plijaduresiou; mui enn-hoc'h eget er vrud vad hag enn holl veuleudiou, mui eget e pep dudi hag e pep frealz, mui

eget e holl lavariou ann dud hag er fisians; mui enn-hoc'h eget e kement c'hoant mad hag er mad-oberiou; mui enn-hoc'h eget e kement mad a hellit da rei d'e-omp ha da skuilla enn hon ene, mui eget e kement levenez hag e kement dudi a hell ann ene da gaout. Oc'h-penn-ze, grit ma kavinn va feoc'h enn-hoc'h mui eget enn Elez, enn Arc'helez hag er sperejou euruz a zo enn env; mui eget enn traou a welomp hag enn traou ne welomp ket; mui enn-hoc'h eget e kement tra ne d-eo ket c'houi eo, va Doue.

2. — Rak c'houi, Aotrou Doue, a zo mad dreist pep tra; c'houi hep-ken a zo uc'hel-meurhed, galloudek-hraz; c'houi hoc'h-unan a zo a-walc'h d'ann ene, rak c'houi hoc'h-unan a ro pep tra; c'houi hep-ken a zo c'houek-meurhed hag a oar frealzi ar re a zo glac'haret; c'houi hep-ken a zo kaer ha karantezuz-meurhed; c'houi hep-ken a zo hraz ha leun a c'hloar dreist pep tra; enn-hoc'h-hu ema, ez eo bet hag e vezo da viken kement tra vad a zo.

Rak-se 'ta petra-bennag a rofac'h d'in

nemed-hoc'h e ve, petra-bennag a ziskuilfac'h d'in ac'hanoc'h hoc'h-unan, petra-bennag a lavarfac'h d'in, kementse holl a ze nebeud a dra ha ne d-eo ket a-walc'h evid-oun, nemet ho kwelet a rafeon, nemet heza e vec'h holl gao-en em c'herc'hen. Rak va c'haloun ne d-eo ket e gwirionez evit beza e peoc'h, va c'haloun ne d-eo ket evit kaout he gwalc'h ma ne hell en em harpa war-n-hoc'h, ma ne hell sevel dreist hoc'h holl c'hrasou ha dreist kement tra krouet a zo.

3. — O va Jezuz, va fried, pried ar c'harantezusa zo, mignoun glann-meurbed, mestr hag aotrou da gement a zo krouet! Piou a roio d'in-me diouaskel hag ive ar gwir frankiz evit nijal etrezek enn-hoc'h hag evit moot gonde da chana enn-hoc'h?

Pegouls ec'h hellinn-me en em rei holl d'e-hoc'h hep-keu ha gwelet peger mad oc'h, Aotrou va Doue? Peur e vezo va ene beuzet enn-hoc'h ken doun ha ma kavo d'in, dre nerz ho karantez, ne d-euz mui ac hanoun; ken doun, na welinn mui nemed-hoc'h hep-ken dreist kemend a

oufenn da c'houzout ha da lavaret, hag enn eunn doare ne oar ket ann holl dud petra eo?

Breman ne rann nemet birvoudi enn eur zongen gant poan va heac'h-enkrez, rak enn draouien-man a zaelou e c'hoarvez gan-en kalz a hoaniou a zeu aliez da devalaat va ene. Gant ar poaniou-ze ez ounn reustlet hag enkrezet, gant-ho aliez ez ounn sparlet, distroet ha touellet; aliez ec'h harzont ouz-in, evit n'am bezo digemer mad e-hed digan-e-hoc'h, evit n'am bezo ket etre ho tivreac'h ann dudiou a roit hep paouez d'ann eneou euruz. Sellit a druez oc'h va c'hlemmou hag oc'h ar poaniou stank emouu o c'houzanv anezho war ann douar.

4. — O va Jezuz, sklerijenn ar c'hloar a bado da viken, dizoan ann ene war ann douar, va genou zo dilavar dira-z-hoc'h; hag evid-oun da devel, evelato e komzann ouz-hoc'h! Pe geit amzer e taleo va Doue da zont.

Ra zeuio da gaout he zervicher paour, ra zeuio da laouenaat he galoun! Ra astenno he zourn da denna eur paour keaz euz a greiz he cukrez! Deut,

deuit, va Jezuz, rak hap-d-hoc'h ne oufenn beva e peoc'h hed eunn dervez nag ive hed eur mare hep-ken, rak c'houi a zo va eurusded, thag hep-d-hoc'h va c'haloun a zo goullo.

Me zo gwall reuzeudik, va Doue, ma zo evel eunn den a zo enn eunn toull bac'h, gwasket he dreid gant chadennou. Evel-se e vezinn, siouaz, ken na zeuot, dre sklerijen ho kras, da rei d'in ann nerz am euz ezomm hag ive ar gwir frankiz a galoun; ken na zeuot d'en em ziskouez dira-z-oun e-c'hiz eur mignoun mad.

5. — E leac'h ho klask-hu, Aotrou Jezuz, ra glasko ar re all ar pez a garint; evid-oun-me netra all e-bed ne blij ha ne blijo d'in nemed-hoc'h, va Doue, c'houi a zo va holl fisians, c'houi a zo va zilvidigez evit mad. Ne haouezinn d'ho kervel ha d'ho pidi ken na zistroio ho kras, ken na gomzot ouz-in e diabarz va c'haloun.

6. — Jezuz-Krist. — Setu me aman, setu me deut d'ho kaont, o veza m'hoc'h euz galvet ac'hanoun. Enn ahek d'ho taelou ha d'ar c'hoant euz hoc'h

ene eo em euz het truez ouz-hoc'h; dre ma'z eo izel ho kaloun ha gwirion ho klac'har eo ounn deut d'ho kaout.

7. — ANN ENE MAD. — Me am euz lavaret : Aotrou, gervel am euz great ac'hanoc'h, c'hoanteet em euz kaout ac'hanoc'h. Emoun hreman o vont da zilezel pep tra dre garantez evid hoc'h, rak c'houi da genta hoc'h euz great d'in kaout c'hoant da glask ac'hanoc'h.

Ra viot eta henniget, Aotrou Doue, c'houi a zo bet ker mad e-kenver ho servicher, hervez ho trugarez dreist pep trugarez. Petra oufe ho servicher lavaret d'e-hoc'h oc'h-penn; ne hell nemet en em izelaat dira-z-hoc'h, o terc'hel sonj atao euz he fallagriez hag euz he zistervez.

E kement zo enn env ha war ann douar, n'euz netra hevel ouz-hoc'h. Hoc'h holl oberiou a zo mad dreist, ho parnedigesiou a zo gwirion hag ho furnez a ren kement tra zo. D'e-hoc'h eta meuleudiou ha gloar, o furnez ann Tad! Ra viot meulet ha benniget wareunn-dro gant va genou, gant va ene ha gant ann holl draou krouet.

tenzi a ra va spered pa welann pegement ez oc'h braz hag huel.

2. — Kement tra a zo enn hon ene pe enn hor c'horf, a ziaveaz pe a-ziabarz ac'hanomp, kemend a zo enn hor galloud pe enn tu all d'hon nerz, kement-se holl a zeu d'e-omp digan-e-hoc'h hag a ra d'e-omp dero'hel sonj euz ho karantez hag euz ho madelez evid-omp; rak ni a denn digan-e-hoc'h kement tra vad hon euz.

N'euz fors pe en deuz bet he-man muioc'h pe egilo nebeutoc'h; ar pez ho deuz-hi bet a zo ho tra, hep-z-hoc'h ne oufent kaout ann distera tra vad e-bed. Ann hini en deuz bet muia ne dle ket en em veuli evit se, nag en em zevel dreist ar re all, nag ive ober goap diwar-benn ann hini en deuz bet nebeutoc'h egethan; rak ann hini ne denn war-n-ezhan he-unan netra euz ar mad en deuz great, ann hini a zo he galoun izel-meurbed hâ leun a feiz enn eur drugarekaat Doue, hen-nez a zo ar brasa hag ar gwella. Ann hini a gred ez eo disteroc'h ha falloc'h eget ann holl dud, hen-nez a zo ar gwella evit kaout lod euz ar madou brasa.

3. — Ann hini en deuz bet ann nebeuta, arabad eo e ve e poan enn abek da ze; arabad en d'ezhan klemm na kaout erez oc'h ann den pinvidikoc'h evit-han; kentoc'h e tle sevel he spered war-zu enn-hoc'h, va Doue, ha meuli dreist-holl ho trugarez, o veza ma roit ho madelesiou ker stank, hep ma ve red d'e-hoc'h hen ober, a ioul vad hag hep sellet da hinu e rait anezho.

Pep tra a zeu digan-e-hoc'h; rak-se e tleit beza meulet e pep tra. C'houi a oar petra zo mad da rei da bep-hini ac'hanomp. Perak he-man en deuz nebeutoc'h, perak hen-nez en deuz muioc'h, aun dra-ze ne zell ket ouz-omp; c'houi hep-ken hoc'h euz da welet war-n-omp, pa ouzoc'h petra dal peb-unan dre-z-han he-unan.

4. — Dre'n abek-ze, Autrou Doue, me gav d'in ez eo eur c'hras vraz kanut nebeut a vadou euz ar re a zigas d'ann dud meuleudiou hag enoriou. Pa hon euz dinuer anezho, e leac'h kaout nec'h ha doan pe en em zigalounekaat evit se, kentoc'h e tleomp en em laouenaat goude sellet ouz hor paourentez hag ouz hon

distervez hon-unan, rak c'houi hoc'h-unan, va Doue, hoc'h euz dibabet ho mignouned hag ho servicherien e-touez ar re haour, e-touez ar re a zo izel ho c'haloun hag e-touez ar re a zo disprizet gant ann dud.

Da destou hon euz hoc'h Ebestel, hoc'h euz lekeat da hrinsed war ar bed holl. Bevet ho deuz war ann douar heb en em glemm; ken eeun, ken izel e oa ho c'haloun, ken dinoaz ha ken displeg e oa ho ene, ma'z oa d'ezho eunn dudi gouzanv pep dismegans evit hoc'h hano santel, ha ma en em roent a galoun vad d'ar pez a zo kaseet muia gant ann dud.

Netra e-bed, o va Doue, ne dle eta laouenaat ann hini ho kar hag ann hini en deuz anaoudegez-vad evit ho madelesiou, evel gwelet e ve great enn-han he-unan ar pez a fell d'e-hoc'h hag ar pez hoc'h euz gourc'hemennet a viskoaz enn he genver, hag hervez ma'z eo ho c'hoant. Dre gement-se levenez ann denze ha frealz he galoun a dlefe heza ker braz ma lakafent anezhan da c'hoantaat beza ar bihana e-touez ann dud, e-c'hiz ma c'hoanta eunn all beza ar

hrasa; dre-ze e'hoaz e tle beza ken eaz ha ker sioul er renk izela, evel m'ema eunu all er renk huela; dre-ze ken euruz o veza disprizet ha distereet, o veza heh hano kaer na brud vad e-bed, evel ma'z eo eunn all o veza meulet hag enoret gant ann dud.

Oher hervez a fell d'e-hoc'h ha karet hoc'h hano santel a dle heza evit ann den eunn dra dreist kement zo, a dle digas d'ezhan muioc'h a frealzidigez hag a zudi eget ann holl c'hrasou en deuz bet pe en devezo.

## EVIT HOR C'EELENN.

Greomp hor mad gant ar c'hras a zo roet d'e-omp, ha ne glaskomp ket gouzout pe ho deuz bet pe n'ho deuz ket bet ar re all muioc'h pe nebeutoc'h evid-omp. Doue en em ro e-c'hiz ma kar, Doue a zo mestr d'ar pez a ro. Petra omp-ni, tud paour ma'z omp, n'hon euz netra da welet war-n-ezhan. Bez' e rankomp her meuli euz ar c'hrasou a ro d'e-omp gant he vadelez hag anezhan he-unan; her meuli a rankomp ive evit ar c'hrasou ne fell ket d'ezhan rei d'e-omp, oc'h ansao ne dalvezomp ket ann distera euz he vadelesiou. Mar d-oc'h izel a galoun, ne c'hoantaot ket kaout grasou

dreist ar re all. Ma ne d-oc'h ket izel a galoun, ar c'hrasou-ze e leac'h heza talvoudek evid-hoc'h, ne vezint mad marteze nemet evit ho kas da goll, enn eur lakaat ho kaloun da c'houeza enn ho kreiz hag enn eur lakaat ac'hanoc'h da gaout karantez evid-hoc'h hoc'h-unan. Beza anaoudek e-kenver Doue, en eul lakaat holl etre he zaouarn hag 'ober pep tra e-c'hiz ma fell d'ezhan, kerzet rag-eeun enn hent m'emoc'h enn-han hervez he c'hourc'hemenn, setu kemend a dleit da c'hoantaat ha netra ken. Neuze e viot e peoc'h, o veza ma viot harp e Doue, o veza ma roio Doue skoaz d'e-hoc'h a-enep ho trouk-ioulou, o veza ma tigaso d'e-hoc'h frealz ha peoc'h enn ho poaniou hag enn hoc'h ankeniou, o veza, evit berr, ma kavot enn-han ar garantez a ra da bep tra ziez ha pounner beza eaz ha skanv.

Ma ve ar gwir garantez enn hor c'haloun, ne c'hoantafemp kaout netra e-bed oc'h-penn na netra e-bed gwelloc'h. Siouaz d'e-omp, ne ouzomp ket petra eo ar garantez. Gouelomp eta o welet peger ien eo hor c'haloun, ha pedomp Doue, hor mestr enn envou, da domma ha da entana hor c'haloun laosk, evit mac'h hellimp lavaret gant ann Abostol sant Paol : *Petra oufe distaga ac'hanoun dioc'h karantez Jezuz-Krist? Hag hen a ve o veza ma'z ounn enkrezet, o veza m'emoun er gloasiou, o veza ma'z*

*ounn dare gant ann naoun? Hag hen a ve o veza ma'z ounn diwisket enn noaz, o veza ma'z ounn gwall-gaset hag e-tal da vervel dre ar c'hleze? E nep kiz; treac'h omp d'ann traou-ze holl dre nerz ann hini en deuz hor c'haret. M'her goar ervad, nag ar maro, nag ar vuez, nag an Elez, nag ar brinselezou, nag ar galloudou, nag ann traou a-vreman, nag ann traou da zont, nag ann nerz, nag ann huelder, nag ann dounder, na netra e-bed a gement a zo krouet, netra ne hello distaga ac'hanoun dioc'h karantez Doue a zo e Jezuz-Krist, hon Aotrou.*

---

## TREDE KENTEL WAR-N-UGENT.

**War beder zra zo hag a zigas eur peoc'h braz enn ene.**

1. — Jezuz-Krist. — Va map, me a ziskouezo breman d'e-hoc'h hent ar gwir heoc'h, hent ar gwir frankiz a galoun.

2. — Ann ene mad. — Grit ar pez a livirit, Aotrou, rak ho komziou a ra vad d'am c'haloun klevet anezho.

3. — JEZUZ-KRIST. — Va map, diskit ober ar pez a fell d'ar re all, kentoc'h evit ar pez a fell d'e-hoc'h boc'h-unan. Ra vezo gwell gan-e-hoc'h kaout nebeutoc'h eget muioc'h a vadou. Klaskit hepred al leac'h izela, klaskit beza izeloc'h evit ann dud boll. Pedit bepred evit ma vezo great penn-da-benn enn-hoc'h ha gan-e-hoc'h ar pez a fell da Zoue; n'ho pezet ken c'hoant all e-hed. Ann hini a ra er c'hiz-ze, ben-nez a gerz enn bent ar peoc'h.

4. — ANN ENE MAD. — Aotrou Doue, ho kenteliou, hag bi berr, a zo enn-ho meur a dra mad ha santel. Ho komziou, hag hi nebeut anezbo, a zo leun a skiant ha mad da rei frouez e-leiz. Ma oufenn ho miret e-leal, ne ve ket ken eaz d'ann enkrez staga ouz-in.

Rak ken aliez gweach m'am euz nec'h ha poan, ec'h anavezann ervad n'em euz ket heuliet ho kenteliou. Evid-hoc'h-hu a zo pep tra enn ho kalloud, evid-hoc'h-bu ne c'hoantait nemet mad bon ene, ra blijo gan-e-hoc'h kreski ho kras ennoun, evit mac'h hellinn ober ar pez a zeskit d'in, ba kas da benn va zilvidigez.

## PEDEN

A-enep ar gwall sonjezonou.

5. — *Aotrou, va Doue, na d-it ket diouz-in, deut d'am skoazia hep dale*, rak em enep ez euz savet kalz a zonjezonou goullo, ha va ene a zo enkrezet gant eur spount braz. Penaoz ec'h hellinn-me mont dihec'h a-drenz d'ann enebourien-ze? Penaoz ec'h hellinn-me trec'hi anezho?

*Me ielo enn ho raok*, eme ann Aotrou Doue; *izelaat a rinn ar re vraz war ann douar*. Digeri a rinn ann doriou a zo prennet war-n-hoc'h enn ho toull-bac'h, dizolei a rinn d'e-hoc'h ann traou ar re guzeta.

Grit, va Doue, o-c'hiz ma livirit, ra dec'ho dira-z-hoc'h kement sonjezon fall a zo. Va holl c'hed em poaniou, va dizoan vrasa eo eu em deurel etre ho tivreac'h, en em fisiout enn-hoc'h, ho pidi a greiz va c'haloun ha gortoz hep klemm ma plijo gan-e-hoc'h dont da re frealz d'in.

## PEDEN

Evit goulenn digant Doue ar gwir sklerijen.

6. — O va Jezuz, c'houi a zo mad, roit d'in gwir sklerijen ann ene ha pellait dioc'h va c'haloun ann holl devalijen a zo enn-hi. Dalc'hit oc'h stroll va menosiou fall ha kasit da netra ann temptasionou a zeu da stropa enkreziou ouz-in.

Stourmit stard evid-omp ha trec'hit al loened fall-ze, me lavar ar c'hoantegesiou a douell ac'hanoun, evit ma vezo ar peoc'h em c'haloun dre ho kras, hag evit ma tregerno al lez santel, da lavaret eo ann ene glann, gant ho meuleudiou e-leiz anezho.

Grit d'ann avel ha d'ar harr-arne plega d'ho koure'hemenn. *Livirit d'ar mor : Bez sioul ; ha d'ann avel fall : Tao ; ha rak-tal ne vezo trouz e-bed.* Digasit ho sklerijen hag ho kwirionez da skleraat ann dud, rak me vezo eunn douar fraost ha difrouez, ken na vezinn sklereet gan-e-hoc'h

7. — Skuillit, Aotrou, ho kras war-

n-ouo, skuillit glizen aon env em c'ha-louo, likit dour ar feiz da redek evit doura ar hed hag he lakaat da rei frouez mad, frouez eoz ar re wella.

Roit oerz d'am eoe a zo gwasket gant beac'h va fec'hejou, grit oa c'hoantainn tra all e-hed nemet traou ann env; grit m'am bezo glac'har pa droio va spered oc'h traou ann douar, goude heza het aoo dudiou a zo eon euruzded a bado da vikeo.

8. — Tennit ac'hanouo war-zn eon-hoc'h, pellait ac'hanouo dioc'h kement frealzidigez ar hed kollidik-man, rak kemeot tra a zo krouet n'int ket evit rei d'am c'halouo peoc'h ha frealzidigez a-walc'h.

Stagit ac'haouo ouz-hoc'h gant liammou ar garaotez a hado da viken, rak c'houi hcp-ken a zo a-walc'h d'ann hini ho kar, hag hep-z-hoc'h ann holl draou ne d-iot netra.

## EVIT HOR C'HELENN.

*Profeded zo e bro Israel hag a lavar d'ar bobl e Jeruzalem e vezo gwelet ar peoc'h o tont; evelato n'euz peoc'h e-bed,*

*eme ann Aotrou Doue*. Profeded a zo ivez e-touez ann dud, Profeded hag a lavar d'ar re a heul lezennou ar bed : gwelet a reot ar peoc'h o tont.' Ar peoc'h-ze, war ho menoz, a zo oc'h heulia plijaduresiou ar c'horf, oc'h heulia stambouc'h ha gwall-ioulou ar galoun; ar peoc'h-ze ne vez gwelet nemet a ziahell, o veza ma'z eo easoc'h a ze touella ar re a glask anezhan. Evit ar re ziveza-man, pa vezont o vont da dizout ar peoc'h a glaskont, neuze e tec'h ar peoc'h-ze pell diout-ho *evel eunn huvre pa zihunont*; Ann neh a zo sioul ha glann he galoun, hen-nez hep-ken en dcuz ar gwir beoc'h. bez' ema o trec'hi ar gwall-ioulou, n'ema ket oc'h heulia anezho. El lec'hiou distro, er c'hargou izel a zo disprizet gant ann dud eo ema dreist holl ar gwir beoc'h.

Ann den, seul izcloc'h e vez he galoun, seul vrasoc'h a ze, seul welloc'h a ze e vez ar gwir beoc'h enn he ene. Hag evit gwir, petra ve evit rei bcac'h d'ann hini ne c'hoanta netra hag a oar ne hell netra anezhan he-unan? Piou en defe gwarisi oc'h ar stad izel a ra d'ezhan heza euruz enn-hi? Evelato, nag hen zo braz ann hini a gar enz a greiz he galoun beza ken izel se! Ann Elcz a zell out-han gant karantez, ha Doue a ro d'ezhan he vennosiou euz a greiz ann envou.

Aotrou, va Doue, deut d'am skoazia.

Plijet gan-e-hoc'h mouga enn-oun stamhouc'h ar galoun, hag e teuio neuze ar peoc'h em ene. Grit mac'h hellinn lavaret a wir galoun evel ar roue David : *Gwell eo bet gan-en beza ann diveza e ti va Doue, eget choum e-touez ar bec'herien : Elegi abjectus esse.*

---

## PEDERVET KENTEL WAR-N-UGENT.

**Arabad eo d'e-omp klask gouzout buez ar re all.**

---

1. — Jezuz-Krist. — Va map, na glaskit ket gouzout pep tra, n'en em roit ket d'ann traou goullo. *Petra ra se d'e-hoc'h ann dra-man pe ann drahont? Deut d'am heul.* Pe vern d'ehoc'h gouzout petra eo he-man, petra eo hen-hont ? Pe vern d'e-hoc'h petra a lavar he-man, petra a ra hen-hont? Ne d-oc'h ket lekeat da gred evit ar re all, evid-hoc'h hoc'h-unan hep-ken ho pezo ho tigarez da gaout. Perak eta en em likit-hu e poan?

Anaout a rann ann holl dud, gwelet a rann kemend a zo war ann douar, gou-

zout a rann e pe stad ema peb-unan, petra a zo enn he spered, petra a zo enn he galoun, ha war-zu petra e tenn sonjezonou pep-hini anezho. Etre va daouarnme eta eo e tleer en em lakaat e pep tra. Evid-hoc'h-hu, hevit er gwir beoc'h; list da oher, keit ha ma karo, neh a glask gouzout pep tra. Eat war he ziskoaz kemend a raio hag a lavaro, rak ne d-eo ket evit va lakaat da fazia.

2. — N'en em likit ket e poan da veza brudet kaer; hrud oe d-eo nemet moged. N'en em likit ket e poan da veza darempredet gant kalz a dud, na ken-oebeut da veza karet gant-ho, rak ann traouze a zigas dievezded er spered ha kalz a devalijeo er galoun.

Laouen e lakafeon ho kaloun oc'h va c'hlevet o komz ouz-hoc'h, laouen e tizolofenn d'e-hoc'h ar pez ne oar den nemed-oun, ma ho pe aket da deurel evez pe da vare e teuann daved-hoc'h, mar karfac'h digeri d'in dor ho kalouo. Sonjit en amzer da zont, hezit bepred war evez, pedit Doue ha bezit izel a galoun e pep tra.

EVIT HOR C'HELENN.

Perak hoc'h euz-hu gwarisi o welet ar pez a ra ar re all? Digant piou hoc'h euz-hu bet karg da furcha enn ho c'haloun, da boueza ho oberiou. List gant Doue ar pez a zell oc'h Doue, sonjit da gaout ho tigarez hoc'h-unan. En em fazia a reomp peurliesa enn eur varn ar re all; hag oc'h ober evel-se e savomp enn hon euep hon-unan eur varnedigez strisoc'h, dre ma'z eomp enn tu all d'ar gwir, dre ma tamallomp e gaou hon nesa omp dalc'het da garet. *Ar garantez a zo mad, ne zonj ket e nep drouk.* Kredit bepred n'euz netra fall e-bed er re all, distaolit diwar-u-ezho ho gwall-oberiou evit ma vezo distaolet diwar-n-hoc'h ho re d'ho tro; *na varnit ket ar re all, evit na viot ket barnet.*

---

PEMPVED KENTEL WAR-N-UGENT.

**War ar pez a zigas ar gwir beoc'h enn hor c'haloun hag a ra e gwirionez d'ar mad kresxi enn hon ene.**

1. Jezuz-Krist. — Va mab, setu am euz lavaret : *Lezel a rann ar peoc'h*

*gan-e-hoc'h; ar peoc'h a roann d'e-hoc'h N'her roann ket d'e-hoc'h e-c'hiz ma ro ar bed anezhan.* Ann holl a c'hoanta kaout ar peoc'h; ann holl avad n'en em lekeont ket e poan euz ar pez a zigas ar gwir beoc'h.

Va feoc'h-me a zo gant ar re a zo mad hag izel ho c'haloun. Ar peoc'h ho pezo mar gouzanvit kalz a boaniou hep klemm. Mar selaouit ac'hanoun ha mar talc'hit mad d'am c'homziou, e vezo hraz ar peoc'h a hellot da gaout.

2. — ANN ENE MAD. — Na petra rinn-me 'ta, va Doue?

3. — JEZUZ-KRIST. — Evesait e pep tra oc'h ar pez a rit hag a livirit, n'ho pezet ken c'hoant nemet da hlijout d'in-me va-unan, evit na c'hoantaot ha na glaskot netra e-hed enn tu all d'in-me.

Diwallit da varn e nep kiz komziou pe oberiou ar re all; diwallit ive d'en em luzia gant traou n'hoc'h euz ket karg anezho; neuze ho pezo neheut a enkrez pe dihana dihaot a weach anezho. Beva atao hep kaout nec'h e-hed, heva hep gouzanv na poan gorf na poan spered, ne d-eo ket houn-nez stad ann den war

ann dnuar; bez' ez eo stad ar re ho deuz ar penc'h a hado da viken.

Na gredit ket eta hn pe kavet ar gwir henc'h, evid-hoc'h da veza hep pnan e-hed; na gredit ket ivez e ve pep tra evit ar gwella, ma n'hoc'h euz den a-enep d'e-hnc'h; na gredit ket ken-nebeut e vec'h er stad santela dre ma teu pep tra d'e-hoc'h hervez ho c'hnant. Na gredit ket e talfac'h netra vad e-hed nag e vec'h karet gant Dnue dreist ar re all, n veza ma'z en braz hn karantez hag hn feiz, o veza ma'z en braz penc'h hoc'h ene; rak ne d-en ket dioc'h traou er c'hiz-ze e vez anavezet ann hini en deuz eur gwir garantez evit ar mad hag evit ar furnez; ne d-en ket dinc'h traou er c'hiz-ze e vez anavezet ann den a ia war gresk er mad hag ann bini en deuz tizet ar stad huela.

4. — Ann ene mad. — Dinc'h petra eta, Antrnu Doue?

5. — Jezuz-Krist. — Bez' ec'h ana-vezer anezhan, dre m'en em ro euz a greiz he galnun d'ar pez a fell da Znue, dre ma chnum hep klask he vad he-unan enn traou bihan kouls hag er re vraz,

enn traon a dremen kouls hag er re ne dremenint ket. Er c'hiz-ze ec'h hellot poueza pep tra kement ha kement, hag e trugarekaot ac'hanoun bevel-hevel, kouls evit ann drouk, kouls evit ar mad.

Pa vez lamet pep frealz digan-e-hoc'h, mar d-oc'h kre ha kalounek a-walc'h evit kenderc'hel enn ho fisians hag evit en em lakaat e doare vad da c'houzanv traou brasoc'h c'hoaz; ma n'en em zidamallit ket hoc'h-unan dre'n abek, eme 'c'houi, ne dlefac'h ket gouzanv kemend all a hoantou; mar meulit ac'hanoun e pep tra dre'n abek ma'z ounn mad ha santel, neuze e gwirionez e kerzot enn hent eeun a gas d'ar peoc'h; neuze hep mar e-bed, e-kreiz dudiou ann ene, neuze e welot ac'hanoun o tont edarre daved-hoc'h.

Mar teuit d'en em zisprizout a-grenn hoc'h-unan, gwezit ervad ho pezo neuze eur peoc'h ker braz ha ma oufe kaout enn den war ann douar.

## EVIT HOR C'HELENN.

Ne oufed ket lavaret re aliez ann draman : ann hini a fell d'ezhan beza braz, sioul hag e peoc'h, a dle en em zilezel

hag en em zisprizout he-unan hag en em izelaat dirak Doue. Bez' e tle c'hoantaat ma vezo great e pep tra ar pez a fell da Zoue, hep sellet ouz he vad he-unan hag oc'h en em rei holl da gemend a gar Doue gourc'hemenn d'ezhan. Red eo oc'h-penn-ze a ve he galoun distag dioc'h ar pez a ro ann Aotrou Doue d'ezhan, evit ma vezo a-unan gant Doue evit ar gwella. Ar garantez birvidik, ar frealzidigez, ann dudiou braz-meurbed euz ann ene a zo roet d'e-omp ha lamet digan-e-omp hep na ouzomp perak; tremen a reont, ha kement tra a dremen a zigas enkrez pa vezomp stag out-ho.

Karomp eta Doue, Doue hep-ken, ne c'hoantaomp nemet-han. Karomp Doue evit-han he-unan, kouls enn anken hag el levenez, kouls enn doan hag enn dizoan. *Ia, Aotrou Doue, me ho karo, me ho meulo e peb amzer; c'houi hoc'h-unan a zo hor peoc'h, hag er peoc'h-ze e kouskinn hag ec'h ehaninn.*

---

## C'HOUECH'VED KENTEL WAR-N-UGENT.

**War ar gwir franziz a galoun. Evit he c'haout, ez eo gwelloc'h pidi Doue eget lenn al levriou santel.**

1. — ANN ENE MAD. — Aotrou Doue, n'euz nemet ann den santel ha mad eo a

ve evit beza bepred he galoun troet warzu traou ann env; n'euz nemet-han a hell heva hep doan, kouls lavaret, ekreiz poaniou ar vuez-man. Ne d-eo ket dre leziregez eo ema o veva evel-se, dre eur c'hras a Zoue he-unan eo, dre eur c'hras a zo roet d'ann hini en deuz ar gwir frankiz a galoun hag a zo distag agrenn dioc'h pep karantez direiz evit ann traou krouet.

2. — Va Doue mad-meurbed, ho pidi stard a rann d'am diwall dioc'h doaniou ar vuez-man, gant aoun na venn sparlet gant-ho. Va mirit dioc'h ezommou ar c'horf, gant aoun na venn touellet gant plijaduresiou ar bed; mirit va ene dioc'h kemend a stourm out-han, gant aoun ive na venn trec'het gant ann doan ha na zeulenn da goueza.

Va mirit dioc'h ann traou a zo tud diskiant ar hed o c'hoantaat ker stard anezho. Oc'h-penn-ze e c'houlennann digan-e-hoc'h va miret ive dioc'h ar poaniou a wask war va ene, e-c'hiz ma vent eur malloz hag eur c'hastiz dleet d'ann holl dud. Va diwallit dioc'h ar poaniouze a vir ouz-in da gaout ar gwir frankiz

a galoun ken aliez gweach ha ma fellfe d'in.

3. — O va Doue, c'houi a zo mad enn tu all d'ar pez a heller da lavaret, grit ma vezo c'houero evid-oun kement frealz a zeu a herz ar c'hik, o veza ma vir ouz-in da garet ar madou a bado da viken; o veza, siouaz, ne baouez tamm da douella va ene enn eur ziskouez d'in plijaduresiou ar vuez-man

O va Doue, arabad eo e venn trec'het gant ar c'hik na gant ar goad; arabad eo e venn touellet gant ar bed na gant he vadou ne hadont hirr amzer; arabad eo e venn divarc'het gant ann droukspered na gant he droidellou.

Roit d'in ann nerz am euz ezomm evit derc'hel penn out-ho hag evit gouzanv heh en em glemm; grit ma kendalc'hinn stard er mad. E leac'h ar frealzidigez a zeu digant ar bed, roit d'in ar frealzidigez dudiuz a zeu digant ho Spered-Santel; hag e leac'h karantez ar bed, skuillit em c'haloun ar garantez evit hoc'h hano

4. — Dibri, eva, en em wiska ha kement tra all a zo red d'ar c'horf, kement-

se boll a zo eur beac'h pounner d'ann hini a zo karantez Doue enn he galoun. Grit n'am bezo ann traou-ze nemet a nebeudou, evit na zeuio ket va c'haloun da staga out-ho.

Arabad eo d'ann den lavaret ne fell ket d'ezhan kaout nep tra, o veza ma'z eo rankout d'ezhan maga he gorf; ar pez a zo difennet dre ho lezen santel, va Doue, eo klask ar pez a zo enn tu all d'hon ezommou hag ann traou ne d-int mad nemet da rei plijadur d'eomp; rak, dre glask ann traou-ze, ar c'hik a zavfe a-enep hor spered. War gement-se, me ho ped, diskouezit d'in ann hent; plijet gan-e-hoc'h va diski, gant aoun na zeufenn da ober netra enn tu all d'ar pez a zo dleet.

### EVIT HOR C'HELENN.

Pa weler peger stag eo kaloun ann den oc'h traou ar vuez-man, pa weler ar stad a ra ann dud euz a gemend a zell oc'h ann traou-ze, pa weler pegement e karont dastum madou evit ho c'haout da viken, piou a gredfe ec'h ouzont ema tost ho amzer diveza? A-bred int da evesaat oc'h pep tra, ha ne ankounac'haont netra,

netra nemet ann amzer da zont, ann amzer a bado da viken. Nep tro nag e nep kiz ne zonjont enn se, pe diana nemet a-wechouigou hag evel diwar neuz, goude en em rei d'ar plijaduresiou ha goude oher ho labouriou. Truezusa tra, siouaz! Pegen dishevel eo ar skouer ho deuz bet digant ho Zalver! *Tremen en deuz great war ann douar evel eunn den divroet, evel eunn den a zistro diwar he hent evit ober eunn diskuiz.* Setu a zo bet great gant hor Zalver!

Ann den o vont enn hent na gas gant-han nemet ar pez zo red hep-mui-ken. Evel-se eo rankout d'e-omp ober, pa vezomp o vont enn hent a gas d'ann env: a-walc'h e tle beza evid-omp ar pez a zo red hep-ken, ha neuze ne dleomp sellet oc'h ann traou all nemet evel oc'h traou a hell noazout ouz-omp, pe dihana, evel oc'h traou ne dalvezont netra. Na petra a zo red d'ann hini ne ra nemet tremen? *Eunn den a gerz enn hent, pa en deuz sec'hed a dosta he vuzellou ouz ar feunteun hag a ev ann dour a diz da genta; azeza a ra goude e-kichen ar wezen dosta a gav hed ann hent.* Goude beza tenuet he alan, e sao adarre da vale. N'en deuz brasoc'h mall eget da vont da benn he hent buhana mac'h hello; n'en deuz ken preder. Petra dalvezfe d'ezhan staga he galoun oc'h kemend a wel dre ma'z a? Ne ra nemet tremen dre ar vro ha, Doue

her goar, ne welo mui anezhi hiken. Petra dalvezfe 'ta d'ezhan poania' e-c'hiz ann hini a dle choum evit mad er vro-ze?

Ni holl a zo war ann douar, ni a zo hevel oc'h ann den-ze. Na petra eo ann douar d'in-me, o va Doue! Pe vern d'in-me, ar vro-man ne d-eo ket va bro! Bez' e rankinn he c'huitaat hep dale pell. Mont a rann da di va Zad, kemend a zo oc'h-penn ne d-eo netra. Petra eo d'in al labouriou hag ar hoan gorf, gant ma'z inn d'al leac'h n'eman euz c'hoant da gaout nemet-han? *Semplaat a ra va ene, ker braz eo he c'hoant; va c'haloun ha va c'horf a drid gant levenez o c'hortoz ann Doue beo. Hoc'h aoteriou, Doue a bep mad hag a bep furnez, va Roue ha va Doue! Hoc'h aoteriou!.... Euruz ar re a zo o choum e ti ann Aotrou Doue.*

---

## SEIZVED KENTEL WAR-N-UGENT

**Ar garantez en deuz ann den evit-han he-unan a gas anezhan pell dioc'h ar mad dreist pep mad.**

1. — JEZUZ-KRIST. — Va map, red eo d'e-hoc'h rei holl evit holl; arahad eo e ve enn-hoc'h netra d'e-hoc'h hoc'h-unan. N'euz netra er bed, kredit se, a

gemend a rafe ouz-hoc'h mui a c'haou eget ar garantez hoc'h-euz ouz-hoc'h hoc'h-unan. Dioc'h ma karit eunn dra, dioc'h ma plij ann dra-ze d'e-hoc'h, e stagit ho kaloun out-hi muioc'h pe nebeutoc'h.

Mar hez glann ho karantez, mar bez eeun ha mad a bep hent, neuze e viot distag dioc'h pep tra. Na c'hoantait ket ar pez ne dleit kaout perz e-bed ennhan. Mirit n'ho pe ar pez a hell sparla ac'hanoc'h hag ho lakaat da zioueret ar gwir frankiz a galoun. Eunn dra hag am laka souezet-braz eo n'en em rofac'h ket d'in a greiz ho kaloun gant kement tra a hellit da c'hoantaat ha da gaout.

2. — Perak en em nec'hit-hu, perak en em likit-hu e poan evit traou ne dalvezont netra? Grit ar pez a fell d'in; neuze ne zigouezo drouk e-bed gan-e-hoc'h.

Mar klaskit ann dra-man pe ann dra-hont, mar c'hoantait heza aman pe ahont evit hoc'h eaz hoc'h-unan hag evit ho plijadur, ne vezo hiken peoc'h e-hed evid-hoc'h, ne viot hiken er-meaz a enkrez, rak e pep tra e kavot eunn

ahek-bennag, hag e pep leac'h e kavot eur re-hennag oc'h enebi ouz-hoc'h.

3. — Ar pez a zo talvoudek evid-hoc'h ne d-eo ket eta kaout madou er bed-man na dasinm e-leiz anezho; ar pez a zo talvoudek eo oher fae war-n-ezho ha dic'hrisienna a-greun anezho euz ho kaloun. Ar pez a-lavarann, eve-sait mad, ne zell ket hep ken oc'h ar madou hag oc'h ar pinvidigesiou, bez' e sell ive oc'h ann enoriou a glask ann dud, oc'h ar meuleudiou a c'hoantaont da gaout, rak kement-se holl a dremen gant ar bed.

N'euz fors e pe leac'h e viot, hiken ne viot kuit a bep tu, ma n'hoc'h euz ket ar spered a wir feiz. Ar peoc'h a glaskit a-ziaveaz ne hado ket hirr amzer, ma ne d-eo ket diazezet stard enn eur galoun a zo e stad vad, da lavaret eo, ma n'oc'h ket harp war-n-oun. Mont ha dont a hel-lit hep na viot gwell gonde-ze, rak kenta tro a zigouezo gan-e-hoc'h, e kavot ar poaniou hoc'h euz tec'het diout-ho, ha gwasoc'h poaniou c'hoaz.

## PEDEN

**Evit goulenn eur galoun c'hlann hag ive ar furnez a zeu euz ann env.**

4. — Ann ene mad. — O va Doue, krevait ac'hanoun dre c'hras ar Spered-Santel. Grit ma vezinn, dre he nerz, dastumet muioc'h muia enn-oun va-unan; grit mac'h hellinn pellaat dioc'h va c'haloun ann holl nechamanchou n'int ket mad da gaout; grit ma vezinn distag dioc'h kement c'hoant ha dioc'h kement tra zo, pe int-hi dister, pe int-hi talvoudek. Grit ma prizinn pep tra e-c'hiz traou a dremen, ha ma wellinn ivez e tremeninn gant-ho, rak *netra ne bad war ann douar. Kement a zo er bed ne d-eo nemet moged ha poan spered.*

O! na peger fur eo ann hini a briz ann traou er c'hiz-ze!

5. — Roit d'in, va Doue, ar furnez a zeu euz ann env, evit ma teskinn klask ha c'hoantaat ac'hanoc'h, evit ma teskinn ho kavout, ho kaout mad hag ho karet dreist pep mad; evit ma teskinn,

gant nerz ho furnez, prizout ann traou all dioc'h ma talvezont.

Roit d'in ar furnez evit ma pellainn dioc'h ann hini a veul ac'hanoun, ha ma c'honzanvinn a galoun vad ann hini a zo a-enep d'in, hag nep pion-bennag ne ra van e-bed euz a gomziou goullo ann dud, ann neb ne zelaou 'ket ar meuleudiou a hillig ar galoun, hen-nez a zo fur brazmeurbed. Er c'hiz-ze eo ez a rag-eeun hag heb aoun dre ann hent m'ema enn-han.

## EVIT HOR C'HELENN.

Kerkent ha ma teu ann den d'en em glask he-unan, e pella dioc'h Doue, ba rak-tal e sao ann enkrez enn he galoun; rak ne zeu ket a-benn bep pred da gaout he c'hoantegesiou, pe mar teu a-benn d'ho c'haout, e tistro eaz diout-ho evit trei oc'h re all. Kement-se a ziskouez ez eo ann den nec'het atao gant he wall ioulou, pe gant rebechou he ene, pe gant ann doan. C'hoantaat en deuz great beza pinvidik ha galloudek, kaout enoriou hag eunn hano kaer. Ann traou-ze holl, siouaz, ne zeuont da zibaot den hep kalz a boan; dibaot a weach ive e vezont kavet enn eur galoun c'hlann. N'euz fors! Setu ema ann den er penn huela e-touez tud ar bed; pep

tra en deuz bet dioc'h he c'hoant. Plijet gan-e-hoc'h goulenn digant ann den-ze, ken euruz war he venoz, plijet gan-e-hoc'h goulenn digant-han hag hen en deuz he walc'h; ne glevot gant-han nemet klemmou hag hirvoudou. *Gouezit breman, tud pinvidik*, eme ann Abostol, *gouelit hag hirvoudit e-kreiz ar poaniou a zilammo war-n-hoc'h. Beza hoc'h euz great war ann douar e-kreiz ann dudiou hag ar plijaduresiou : lartet oc'h bet evit ann deiz ma varvot.*

Dre-ze e welomp ervad ez eo ar madou a glaskomp gant kement a atiz, ez eo inthi eo a skuiz ann ene hep rei d'ezhan he walc'h; hag anez gras Doue, evel ma lavar Jezuz-Krist he-unan, ann ene a ia da goll war-lerc'h ar madou-ze. Enn enep, ann hini en em zilez a-grenn he-unan, ann hini ne gar nemet Doue hep-ken, hen-nez a vevo da viken enn eur peoc'h ar brasa. Oc'h-penn zo, karet a ra ive gouzanv poaniou, o veza ma kresk dre-z-ho he furnez hag he garantez c'hlann, hag o veza ma oar e teuio dudiou braz ann euv war-lerc'h poaniou dister ar vuez-man. *Gouzanvit eta hep klemm, ken na zeuio ann Aotrou Doue. O veza ma kred e vezo founnuz frouez ann douar, ann tiek a c'hortoz sioul glaoeier ann nevez-amzer ha re ann diskar-amzer.* Ha c'houi ive, gortozit sioul, rak 'n'ema ket pell ann amzer ma teuio ann Aotrou Doue.

## EIZVED KENTEL WAR-N-UGENT.

**A-enep ar re a zronk-prezek ar re all.**

1. — JEZUZ-KRIST. — N'en em c'hlac'harit ket, va map, petra-hennag ne zalc'her stad vad e-bed ac'hanoc'h ha petra-hennag ma lavarer diwar ho penn traou hag a ra poan d'e-hnc'h da glevet. Kredi a dleit ez oc'h gwasnc'h eget ma lavarer; kredi a dleit ive ne d-euz den disternc'h evid-hoc'h.

Mar d-oc'h distag dinc'h traou ar bed, ne rent ket kalz a van euz a gomziou a ia gant ann avel. Fur-hraz eo ann hini a nar tevel pa vez enn enkrez, ha trei he galnun nuz-in-me, beb oher van euz ar pez a lavar ann dud diwar he henn.

2. — N'ema ket ho peoc'h e komziou ann dud, rak pe c'hnu zo deuet mad, pe c'houi zo deuet fall gant-ho, ne d-no'h nemet ar pez ma'z no'h. Ar gwir heoc'h hag ar gwir c'hlnar e pe leac'h emint-hi? Ha ne d-en ket enn-oun-me eo emint?

Braz e vezo peoc'h ann hini ne glask ket plijnut d'ann dud ha n'en deuz aonn

e-bed da zisplijout d'ezho. Ann neb a gar ar bed dreist-penn hag en deuz aoun da zisplijout d'ann dud, hen-nez a laka da zevel enkrez enn he galoun ha dievezded enn he spered.

EVIT HOR C'HELENN.

Tud zo hag a zalc'h muioc'h a stad euz a varnedigesiou ann dud eget na zalc'hont euz a varnedigesiou Doue. Pebez follentez! Pe e vec'h bet tamallet gant ann dud, pe e vec'h bet karet gant-ho, petra raio kement-se d'e-hoc'h pa'z eot dirak ar Barner-braz? Ne d-eo ket evit se eo e vezo mad pe fall barnedigesiou Doue enn hor c'henver. Ar wirionez eo a varno ac'hanomp, hag he barnedigesiou ne vezint ket dislavaret da viken. Ann hini a zo bet touellet gant meuleudiou ann dud e-pad he vuez, a zougo ar boan dleet d'he bec'hejou kuzet : mont a rai *d'al leac'h ne d-euz enn-han nemet guelvan ha skrign-dent.* Ann hini ervad en deuz bevet e-kreiz ann dismegans hag ann dispriz, a glevo ar c'homziou-man : *deut, c'houi a zo binniget gant va Zad; it d'ar rouantelez a zo bet savet evid-hoc'h abaoue ann deiz kenta euz ar bed.* Rak barnedigesiou Doue ne d-int ket hevel oc'h hor barnedigesiou-ni : *guelet a ra e pep leac'h hag ive e diabarz kaloun ann den.*

Dre-ze ne dleit lakaat ho spered nemet enn-han hep-mui-ken; na rit stad e-bed euz ann traou all. Na petra dal ar pez a lezomp war ann douar pa ziskennomp er bez? Ar meuleudiou, pa glaskit anezho, a stlabez hoc'h ene; mouga a reont ar mad-oberiou hoc'h euz great evit bo c'haout. *Diwallit na rafac'h ho mad-oberiou dirak ann dud evit ma viot gwelet gant-ho; rak neuze ne viot ket digollet gant ho Tad a zo enn env. Pa fell d'e-hoc'h eta ober ann aluzen, araoad eo d'e-hoc'h seni ar c'horn-boud enn ho raok evel ma ra meur a hini er sinagogou hag er ruiou, evit beza meulet gant ann dud. E guirionez her lavarann d'e-hoc'h : ho digoll ho deuz bet. Evid-hoc'h-hu, pa roit ann aluzen, grit na ouezo ket ho tourn kleiz ar pez a ra ho tourn deou, evit na ouezo den hoc'h euz great ann aluzen. Hag ho Tad a anavez ann traou ar re guzeta, ho Tad a zistaolo d'e-hoc'h ar pez ho pezo roet. Pa bedit Doue, diwallit na rafac'h evel tud zo hag a gar pidi enn ho zav er sinagogou hag e korn leuriou-kear, evit ma vezint gwelet gant ar re all. E guirionez me her lavar d'e-hoc'h : ho digoll ho deuz bet. Evid-hoc'h-hu pa bedot Doue, it enn ho ti, ha pa ho pezo serret ann or, pedit ho Tad hep gouzout da zen; hag ho Tad a vel enn amc'houlou a zigollo ac'hanoc'h.*

## NAVED KENTEL WAR-N-UGENT.

**Peeoz u tleer pidi Doue hag he veuli, pa zeu ann enkrez war-n-omp.**

1. — ANN ENE MAD. — Ra vezo binniget hoc'h hano da viken, va Doue, pa'z eo falvezet d'e-hoc'h e vijenn temptet hag enkrezet. Ne d-ounn ket evit tec'het rak ann demptasion, ha dre-ze ez eo red d'in en em deurel etre ho tivreac'h, evit ma plijo gan-e-hoc'h rei skoaz d'in ha trei va enkrez evit va brasa mad. Emoun breman enn enkrez, o va Doue, ha va c'haloun n'ema ket e stad vad; va gwall-ioulou a wask ac'hanoun dreist-penn.

Breman, Tad trugarezuz, *na petra livirinn-me d'e-hoc'h?* Beac'h zo war-n-oun e-kreiz ar poaniou, *saveteit ac'hanoun er mare-man.* Siouaz, setu ema deuet ar mare war-n-oun, evit ma vezo brasoc'h ho kloar, dre ziboania ac'hanoun, goude ma vezinn bet izeleet gan-e-hoc'h.

Plijet gan-e-hoc'h, Aotrou Doue, rei

skoaz d'in, rak petra a oufenn-me da ober, paour evel ma'z ouon? Da he leac'h ez afenn-me hep-z-hoc'h? Enn dro-man e'hoaz, Aotron, grit ma c'hourzanvinn hep klemm; skoazit ac'hanoun, ha n'em hezo aoun e-bed, peger brazbennag ec'h hellfe heza va enkrez.

2. — Breman, va Doue, na petra livirinn-me d'e hoc'h e-kreiz va foaniou? Ra vezo great, Aotrou, ar pez a fell d'e-hoc'h. Gant gwir abek eo ez ounnme het enkrezet ha kastizet; red eo eta e c'houzanvfenn va foaniou. Plijet gant Doue e c'houzanvfenn anezho heb en em glemm, ken na vezo tremenet ar barramzer ha ma vezo deuet ann amzer gaer.

Ho tourn holl-c'halloudek a hell kas ann demptasion-man diouz-in, pe dihana terri ann nerz anezhi, evit na vezinn ket trec'het a-grenn gant-hi. Er c'hiz-ze eo hoc'h euz great ken aliez gweach em c'henver-me, va Doue; c'houi zo va zrugarez. Ann dra-ze a zo 'ken diez d'in da ober ha ma'z eo eaz d'e-hoc'h-hu, Doue Uc'hel-meurhed, lakaat ann drouk da veza mad evid-oun.

## EVIT HOR C'HELENN.

Kenta tra a dle da ober ann ene, pa vez enkrezet gant ann temptasionou, eo en em izelaat hag anaout ne hell netra anezhan he-unan. Goude rak-tal e tle goulenn, gant eur gwir feiz, skoaz digant ann hini a zo he holl nerz. *Aotrou, va Doue, saveteit ac'hanoun, rak mont a rann da goll.* Doue, mall gant-han, a roio aluzen d'ann ene paour-ze, astenn a rai war-n-ezhan he zourn holl-c'halloudek. *Gour-c'hemenn a rai d'ar mor ha d'ann avel tevel, ha rak-tal e vezo sioul-meurbed ann amzer.*

Hag ar galoun, petra a raio-hi pa vezo gwasket gant ann anken ha gant ann enkrez? En em deurel etre daouarn *ann Aotrou Doue, Tad hon Aotrou Jezuz-Krist, Tad trugarezuz-meurbed, Doue a zic'hla-c'har ac'hanomp enn hor poaniou. Rak e-c'hiz ma kresk gloasiou Jezuz-Krist enn-omp, evel-se ivez e kresk hor frealzi-digez dre Jezuz-Krist.* Neuze, mar bez hon ene, evel ene Jezuz-Krist, *glac'haret bete mervel*, mar leveromp evel-d'han ; *Va Zad, ra'z ai ar c'halir-man pell diouz-in*, neuze ivez e livirimp evel-d-han : *Na vezo ket great evel a fell d'in, ra vezo great evel a fell d'e-hoc'h.*

d-eo ket kre c'hoaz he ene, dre ma pleg ken eaz da droidellou ann aerouant.

Rak ne ra fors ann drouk-spered e pe c'hiz e vezimp touellet, e pe c'hiz e raio d'e-omp fazia, pe gant traou gwir, pe dre sonjezonou goullo; ne ra fors e pe c'hiz e lakai ac'hanomp da goueza, pe dre eur garantez vraz evit traou ar bed, pe dre ar'spount euz ann traou da zont. Arabad eo eta e ve ho kaloun enn enkrez hag enn aoun. *Kredit enn-oun ha likit ho fisians em zrugarez.*

Pa gredit emoc'h pell diouz-in, neuze aliez eo emoun tosta d'e-hoc'h; pa gav d'e-hoc'h ez eo kollet pep tra, neuze aliez eo e tosta ano amzer da greski mad hoc'h ene.

Na gredit ket e ve kollet pep tra pa c'hoarvez eunn dra-bennag a-enep d'e-hoc'h. Arabad eo d'e-hoc'h gwelet ann traou dioc'h ma kredit ez int, nag en em rei d'ann doan, n'euz fors a be leac'h-hennag e teu, e-c'hiz na ve mui evid-hoc'h tu e-hed d'en em denna euz er stad-ze.

4. — Na gredit ket e vec'h dilezet a-grenn gan-en dre'n abek m'am euz ho

tiaezet evit eur pennad-hennag, pe dre'n abek m'am euz lamet digan-e-hoc'h va frealzidigez; rak dre ann hent-ze eo ez eer da rouantelez ann envou. Evid-hoc'h-hu hag evit va servicherien all ez eo talvoudekoc'h gouzanv eur boan-hennag eget ne d-eo kaout pep tra dioc'h ho c'hoant.

Me a oar petra zo e diabars ho kaloun, me a oar ive ez eo talvoudek evit ho silvidigez ho pe diouer ac'hanoun, eur weach-hennag, gant aoun na zeufac'h d'en em c'houeza re, mar teufe pep tra da vad gan-e-hoc'h; gant aoun na zeufac'h d'en em blijout re enn-hoc'h hoc'h-unan, o kredi ez oc'h ar pez ne d-oc'h ket.

5. — Lemel a hellann ann traou am euz roet d'e-hoc'h ha rei anezho d'e-hoc'h adarre pa blij gan-en. Ar pez a roann a zo d'in; mar teuann d'he lemel digan-e-hoc'h, ne gemerann seurt euz ho tra, rak digan-en-me eo e teu kement tra a zo roet d'e-hoc'h hag ive ar mad dreist pep mad.

Mar tigasann a-wechou d'e-hoc'h eur boan-hennag pe eunn enebiez-hennag,

arabad eo ez afe drouk enn-hoc'h nag e teufac'h d'en em zigalounekaat, o veza ma hellann huhan rei skoaz d'e-hoc'h ha trei ho peac'h-enkrez enn eul levenez vraz. Enn eur oher evel-se enn ho kenver, me zo leal ha gwirion, ha va meuli a dleit.

Ma vec'h fur ha ma wellfac'h pep tra hervez ar wirionez, ne vec'h morse ken ankeniet ha ma'z oc'h, pa c'hoarvez eur boan-bennag gan-e-hoc'h. Kentoc'h e tlefac'h en em laouenaat enn eur drugarekaat ac'hanoun; oc'h-penn zo, ne dlefac'h en em laouenaat nemet *pa zigasann poaniou d'e-hoc'h hep kaout truez ouz hoc'h.*

*Evel ma'z ounn bet karet gant va Zad, me ive a gar ac'hanoc'h.* Setu am euz lavaret d'am diskibien ker; koulskoude n'am euz ket kaset anezho dre ar bed da gaout dudiou ar vuezman; ho c'haset em euz evit stourm kalet. N'am euz ket kaset anezho da gaout enoriou; da c'houzanv pep dismegans eo. N'am euz ket kaset anezho da vela vak war-n-ezho; da labourat eo. Ne d-eo ket evit ehana eo em euz ho

c'haset, bez' ez eo evit dougen frouez eleiz enn eur c'houzanv ho foaniou a galoun vad. Ho pezet sonj, va mab, euz ar c'homziou-man a lavarann d'e-hoc'h.

### EVIT HOR C'HELENN.

Penaoz-bennag ec'h oufe-ann dud n'emint war ann douar nemet evel tremenidi, evelato ez int douget dreist-penn d'en em staga ouz ar vuez-man, hag hi ker berr; evelato ez int douget da brizout ann traou dioc'h ma kav d'ezho ez int mad pe fall. Bez' e fell d'ezho beza euruz e-c'hiz pe c'hiz ha, gwasa zo, breman dioc'h-tu. Ann euruzded a glaskont n'ema ket etouez ann dud, ne hell ket beza war ann douar. Fazia a reont, siouaz d'ezho! Darn a gred ema ann euruzded e plijaduresiou hag e madou ar bed, ha goude klask anezho, e welont ne d-euz er bed nemet *avel ha moged ha poan spered; neuze e welont ive n'en deuz ann den netra oc'h-penn, evit-han da ober labouriou tenn ha kalet dindan ann heol.* Oc'h anaout ne d-eo netra ar madou-ze, darn all a dro war-zu Doue. Eur c'hoant braz bo deuz ive da veza euruz a-vreman, ha dre-ze en em nec'hi, en em glemm a reont pa lam Doue he c'hrasou digant-ho, pe pa zigas d'ezho poaniou ha temptasionou. Ne ouzont ket ez eo stad ann den war ann douar beza

klanv ha toc'hor ; ne ouzont ket ne d-eo ket ann den, dre'nn abek-ze, evit kaout ar gwir euruzded. Ne ouzont ket ez eo ann Doue mad a zigas ar poaniou a ra d'ezho klemm ; ne ouzont ket e tigas ar poaniou-ze da barea ho ene. A-ioul ec'h oufent ive ne d-euz euruzded e-bed war ann douar, n'euz peoc'h e-bed nemet oc'h en em rei holl da Zoue gant fisians ha gant karantez. Setu perak ar roue David a lavar ken aliez a weach ar beden-man : *Ho pezet truez ouz-in, Aotrou Doue, o veza ma'z ounn klanv; plijet gan-e-hoc'h parea ac'hanoun, rak ann drouk a zo eat beteg em eskern. Pareit va ene, c'houi a bare hon holl glenvejou.*

Dre-ze e welomp ez eo red d'e-omp, hed ar vuez-man, gouzanv hor poaniou hep klemm e-bed, ober a galoun vad, e-kreiz tevalijen ar spered ha poaniou ar galoun, ar pez a fell da Zoue a ve great. Goude-ze hor bezo hep dale ar gwir vuez, ar peoc'h hag al levenez a bado da viken; neuze c'hoaz hor bezo ar gwir euruzded, enn eur welet Doue dira-z-omp e-c'hiz m'ema.

---

## KENTA KENTEL HA TREGONT.

**Red eo d'ann den ober fae war gement tra zo krouet, mar fell d'ezhan kaout he Grouer.**

1. — ANN ENE MAD. — Aotrou, va Doue, ar c'hras hoc'h enz roet d'in ne d-eo ket a-walc'h c'hoaz evit ma c'h hellinn dont da veza distag a-grenn dio kement den, dioc'h kement tra krouet Rak keit ha ma vezo va c'haloun dalc'zo gant eunn dra-hennag, ne hellinn het nijal rag-eeun war-zu enn-hoc'h. D ket

Nijal frank a c'hoantae ar roue avid, pa lavare : *piou a roio d'in-me diouaskel hevel oc'h re ar goulm. Neuze e nijinn hag ez inn da ehana.* Piou a zo hrasoc'h he beoc'h eget peoc'h a hini a zo distag he zaoulagad dioc'h pep tra ? Piou zo frankoc'h he galoun eget kaloun ann hini ne c'hoanta netra e-hed war ann douar ?

Red eo eta d'ann den en em zevel dreist kement tra krouet zo, en em zilezel a-grenn he-unan, heza hep dalc'h e-hed gant he spered, sellet ouz-hoc'h-hu hep-ken, krouer da gement zo, ha gwelet

Dre-ze ne dleit lakaat ho spered nemet enn-han hep-mui-ken; na rit stad e-bed euz ann traou all. Na petra dal ar pez a lezomp war ann douar pa ziskennomp er bez ? Ar meuleudiou, pa glaskit anezho, a stlabez hoc'h ene; mouga a reont ar mad-oberiou hoc'h euz great evit ho c'haout. *Diwallit na rafac'h ho mad-oberiou dirak ann dud evit ma viot gwelet gant-ho; rak neuze ne viot ket digollet gant ho Tad a zo enn env. Pa fell d'e-hoc'h eta ober ann aluzen, aravad eo d'e-hoc'h seni ar c'horn-boud enn ho raok evel ma ra meur a hini er sinagogou hag er ruiou, evit beza meulet gant ann dud. E gwirionez her lavarann d'e-hoc'h : ho digoll ho deuz bet. Evid-hoc'h-hu, pa roit ann aluzen, grit na ouezo ket ho tourn kleiz ar pez a ra ho tourn deou, evit na ouezo den hoc'h euz great ann aluzen. Hag ho Tad a anavez ann traou ar re guzeta, ho Tad a zistaolo d'e-hoc'h ar pez ho pezo roet. Pa bedit Doue, diwallit na rafac'h evel tud zo hag a gar pidi enn ho zav er sinagogou hag e korn leuriou-kear, evit ma vezint gwelet gant ar re all. E gwirionez me her lavar d'e-hoc'h : ho digoll ho deuz bet. Evid-hoc'h-hu pa bedot Doue, it enn ho ti, ha pa ho pezo serret ann or, pedit ho Tad hep gouzout da zen; hag ho Tad a wel enn amc'houlou a zigollo ac'hanoc'h.*

NAVED KENTEL WAR-N-UGENT.

**Penaoz e tleer pidi Doue hag he veuli, pa zeu ann enkrez war-n-omp.**

1. — ANN ENE MAD. — Ra vezo binniget hoc'h hano da viken, va Doue, pa'z eo falvezet d'e-hoc'h e vijenn temptet hag enkrezet. Ne d-ounn ket evit tec'het rak ann demptasion, ha dre-ze ez eo red d'in en em deurel etre ho tivreac'h, evit ma plijo gan-e-hoc'h rei skoaz d'in ha trei va enkrez evit va brasa mad. Emoun breman enn enkrez, o va Doue, ha va c'haloun n'ema ket e stad vad; va gwall-ioulou a wask ac'hanoun dreist-penn.

Breman, Tad trugarezuz, *na petra livirinn-me d'e-hoc'h?* Beac'h zo war-n-oun e-kreiz ar poaniou, *saveteit ac'hanoun er mare-man.* Siouaz, setu ema deuet ar mare war-n-oun, evit ma vezo brasoc'h ho kloar, dre zihoania ac'hanoun, goude ma vezinn bet izeleet gan-e-hoc'h.

Plijet gan-e-hoc'h, Aotrou Doue, rei

skoaz d'in, rak petra a oufenn-me da ober, paour evel ma'z ounn? Da be leac'h ez afenn-me hep-z-hoc'h? Enn dro-man c'hoaz, Aotrou, grit ma c'houzanvinn hep klemm; skoazit ac'hanoun, ha n'em bezo aoun e-bed, peger brazbennag ec'h helffe beza va enkrez.

2. — Breman, va Doue, na petra livirinn-me d'e-hoc'h e-kreiz va foaniou? Ra vézo great, Aotrou, ar pez a fell d'e-hoc'h. Gant gwir abek eo ez ounn-me bet enkrezet ha kastizet; red eo eta e c'houzanvfenn va foaniou. Plijet gant Doue e c'houzanvfenn anezho heb en em glemm, ken na vezo tremenet ar barramzer ha ma vezo deuet ann amzer gaer.

Ho tourn holl-c'halloudek a hell kas ann demptasion-man diouz-in, pe dihana terri ann nerz anezhi, evit na veziun ket trec'het a-grenn gant-hi. Er c'hiz-ze eo hoc'h euz great ken aliez gweach em c'henver-me, va Doue; c'houi zo va trugarez. Ann dra-ze a zo 'ken diez d'in da oher ha ma'z eo eaz d'e-hoc'h-hu, Doue Uc'hel-meurbed, lakaat ann drouk da veza mad evid-oun.

## EVIT HOR C'HELENN.

Kenta tra a dle da ober ann ene, pa vez enkrezet gant ann temptasionou, eo en em izelaat hag anaout ne bell netra anezhan he-unan. Goude rak-tal e tle goulenn, gant eur gwir feiz, skoaz digant ann hini a zo he holl nerz. *Aotrou, va Doue, saveteit ac'hanoun, rak mont a rann da goll.* Doue, mall gant-han, a roio aluzen d'ann ene paour-ze, astenn a rai war-n-ezhan he zourn holl-c'halloudek. *Gour-c'hemenn a rai d'ar mor ha d'ann avel tevel, ha rak-tal e vezo sioul-meurbed ann amzer.*

Hag ar galoun, petra a raio-hi pa vezo gwasket gant ann anken ha gant ann enkrez? En em deurel etre daouarn *ann Aotrou Doue, Tad hon Aotrou Jezuz-Krist, Tad trugarezuz-meurbed, Doue a zic'hla-c'har ac'hanomp enn hor poaniou. Rak e-c'hiz ma kresk gloasiou Jezuz-Krist enn-omp, evel-se ivez e kresk hor frealzi-digez dre Jezuz-Krist.* Neuze, mar bez hon ene, evel ene Jezuz-Krist, *glac'haret bete mervel*, mar leveromp evel-d'han ; *Va Zad, ra'z ai ar c'halir-man pell diouz-in*, neuze ivez e livirimp evel-d-han : *Na vezo ket great evel a fell d'in, ra vezo great evel a fell d'e-hoc'h.*

## TREGONTVED KENTEL.

**Red eo goulenn nerz digant Doue ha kaout fisians e tenio e nevez he c'hras d'e-omp.**

1. — JEZUZ-KRIST. — Va map, me eo a zo ann Aotrou Doue, me eo a ro nerz d'ann den pa vez enn enkrez; deut daved-oun pa wasko ar boan war-n-hoc'h. Ar pez a vir muia na zeu d'e-hoc'h frealzidigez ann env, eo o veza m'en em roit re zivezad d'ar beden.

Rak abars ma teuit d'am fidi a galonn, e klaskit ho tizoan enn traou a-ziaveaz. Kement-se a zo kiriek ne dro gan-e-hoc'h nebeud a dra da vad, ken na zeuit da anaout ez eo *me a denn a boan ar re ho deuz fisians enn-oun*, ken na zeuit ive da anaout ne d-euz tra na den a bellfe, er meaz ac'hanoun-me, rei d'e-hoc'h ann nerz hag ar c'huzuliou hoc'h euz ezomm anezho, hag a oufe bo parea evit mad.

Breman pa'z eo torret war-n-hoc'h nerz ann enkrez, tennit hoc'h balan hag en em galounekait o welet sklear va

madelesiou enn ho kenver, rak me zo tost d'e-hoc'h, eme ann Aotrou Doue, evit disteurel d'e-hoc'h kement tra hoc'h euz kollet, ha kalz muioc'h oc'h-penn.

2. — Ha netra ziez a zo d'in-me? Hag hevel ounn-me 'ta oc'h ar re a lavar komziou heb oher netra? E pe leac'h ema ho feiz-hu? Dalc'hit mad, kendalc'hit ha gouzanvit hep klemm e-c'hiz eunn deu kalounek, hag e teuio ar frealzidigez pa vezo deuet ann amzer.

Gortozit ac'hanoun, gortozit; *dont a rinn hag e viot pareet gan-en*. Ann demptasion eo a ra d'e-hoc'h kaout nec'h, hag ho toujans re gisidik eo a ra d'e-hoc'h krena. Perak en em nec'hit-hu gant ann traou a zo da zont; n'int mad ken nemet da greski hoc'h enkrez hag ho poan; *a-walc'h eo he boan da bep dervez*. Ne dal netra ho pe nec'h pe levenez evit traou ne vezo marteze biken anezho.

3. — Stad ann den er bed-man, siouaz d'ezhan, a zo heza touellet gant ar seurt traou-ze, sempl evel ma'z eo dre-z-han he-unan. Kement-se a ziskouez sklear ne

d-eo ket kre c'hoaz he ene, dre ma pleg ken eaz da droidellou ann aerouant.

Rak ne ra fors ann drouk-spered e pe c'hiz e vezimp touellet, e pe c'hiz e raio d'e-omp fazia, pe gant traou gwir, pe dre sonjezonou goullo; ne ra fors e pe c'hiz e lakai ac'hanomp da goueza, pe dre eur garautez vraz evit traou ar bed, pe dre ar spount euz ann traou da zont. Arabad eo eta e ve ho kaloun enn enkrez hag enn aoun. *Kredit enn-oun ha likit ho fisians em zrugarez.*

Pa gredit emoc'h pell dioutz-in, neuze aliez eo emoun tosta d'e-hoc'h; pa gav d'e-hoc'h ez eo kollet pep tra, neuze aliez eo e tosta ann amzer da greski mad hoc'h ene.

Na gredit ket e ve kollet pep tra pa c'hoarvez eunn dra-bennag a-enep d'e-hoc'h. Arabad eo d'e-hoc'h gwelet ann traou dioc'h ma kredit ez int, nag en em rei d'ann doan, n'euz fors a be leac'h-bennag e teu, e-c'hiz na ve mui evid-hoc'h tu e-bed d'en em denna euz ar stad-ze.

4. — Na gredit ket e vec'h dilezet a-grenn gan-en dre'n abek m'am euz ho

tiaezet evit eur pennad-hennag, pe dre'n abek m'am euz lamet digan-e-hoc'h va frealzidigez; rak dre ann hent-ze eo ez eer da rouantelez ann envou. Evid-hoc'h-hu hag evit va servicherien all ez eo talvoudekoc'h gouzanv eur hoan-hennag eget ne d-eo kaout pep tra dioc'h ho c'hoant.

Me a oar petra zo e diahars ho kaloun, me a oar ive ez eo talvoudek evit ho silvidigez ho pe diouer ac'hanoun, eur weach-hennag, gant aoun na zeufac'h d'en em c'houeza re, mar teufe pep tra da vad gan-e-hoc'h; gant aoun na zeufac'h d'en em blijout re enn-hoc'h hoc'h-unan, o kredi ez oc'h ar pez ne d-oc'h ket.

5. — Lemel a hellann ann traou am euz roet d'e-hoc'h ha rei anezho d'e-hoc'h adarre pa blij gan-en. Ar pez a roann a zo d'in; mar teuann d'he lemel digan-e-hoc'h, ne gemerann seurt euz ho tra, rak digan-en-me eo e teu kement tra a zo roet d'e-hoc'h hag ive ar mad dreist pep mad.

Mar tigasann a-wechou d'e-hoc'h eur hoan-hennag pe eunn enehiez-hennag,

arahad eo ez afe drouk enn-hoc'h nag e teufac'h d'en em zigalounekaat, o veza ma hellann buhan rei skoaz d'e-hoc'h ha trei ho peac'h-enkrez enn eul levenez vraz. Enn eur ober evel-se eun ho kenver, me zo leal ha gwirion, ha va meuli a dleit.

Ma vec'h fur ha ma wellfac'h pep tra hervez ar wirionez, ne vec'h morse ken ankeniet ha ma'z oc'h, pa c'hoarvez eur hoan-hennag gan-e-hoc'h. Kentoc'h e tlefac'h en em laouenaat enn eur drugarekaat ac'hanoun; oc'h-penn zo, ne dlefac'h en em laouenaat nemet *pa zigasann poaniou d'e-hoc'h hep kaout truez ouz-hoc'h.*

*Evel ma'z ounn bet karet gant va Zad, me ive a gar ac'hanoc'h.* Setu am euz lavaret d'am diskibien ker; koulskoude n'am euz ket kaset anezho dre ar hed da gaout dudiou ar vuezman; ho c'haset em euz evit stourm kalet. N'am euz ket kaset anezho da gaout enoriou; da c'houzanv pep dismegans eo. N'am euz ket kaset anezho da vesa vak war-n-ezho; da labourat eo. Ne d-eo ket evit ehana eo em euz ho

c'haset, bez' ez eo evit dougen frouez eleiz enn eur c'houzanv ho foaniou a galoun vad. Ho pezet sonj, va map, euz ar c'homziou-man a lavarann d'e-hoc'h.

### EVIT HOR C'HELENN.

Penaoz-bennag ec'h oufe'ann dud n'emint war ann douar nemet evel tremenidi, evelato ez int douget dreist-penn d'en em staga ouz ar vuez-man, hag hi ker berr; evelato ez int douget da brizout ann traou dioc'h ma kav d'ezho ez int mad pe fall. Bez' e fell d'ezho beza euruz e-c'hiz pe c'hiz ha, gwasa zo, breman dioc'h-tu. Ann euruzded a glaskont n'ema ket etouez ann dud, ne hell ket beza war ann douar. Fazia a reont, siouaz d'ezho! Darn a gred ema ann euruzded e plijaduresiou hag e madou ar bed, ha goude klask anezho, e welont ne d-euz er bed nemet *avel ha moged ha poan spered; neuze e welont ive n'en deuz ann den netra oc'h-penn, evit-han da ober labouriou tenn ha kalet dindan ann heol.* Oc'h anaout ne d-eo netra ar madou-ze, darn all a dro war-zu Doue. Eur c'hoant braz ho deuz ive da veza euruz a-vreman, ha dre-ze en em'nec'hi, en em glemm a reont pa lam Doue he c'hrasou digant-ho, pe pa zigas d'ezho poaniou ha temptasionou. Ne ouzont ket ez eo stad ann den war ann douar beza

klanv ha toc'hor; ne ouzont ket ne d-eo ket ann den, dre'nn abek-ze, evit kaout ar gwir euruzded. Ne ouzont ket ez eo ann Doue mad a zigas ar poaniou a ra d'ezho klemm; ne ouzont ket e tigas ar poaniou-ze da barea ho ene. A-ioul ec'h oufent ive ne d-euz euruzded e-bed war ann douar, n'euz peoc'h e-bed nemet oc'h en em rei holl da Zoue gant fisians ha gant karantez. Setu perak ar roue David a lavar ken aliez a weach ar beden-man : *Ho pezet truez ouz-in, Aotrou Doue, o veza ma'z ounn klanv; plijet gan-e-hoc'h parea ac'hanoun, rak ann drouk a zo eat beteg em eskern. Parvit va ene, c'houi a bare hon holl glenvejou.*

Dre-ze e welomp ez eo red d'e-omp, hed ar vuez-man, gouzanv hor poaniou hep klemm e-bed, ober a galoun vad, e-kreiz tevalijen ar spered ha poaniou ar galoun, ar pez a fell da Zoue a ve great. Goude-ze hor bezo hep dale ar gwir vuez, ar peoc'h hag al levenez a bado da viken; neuze c'hoaz hor bezo ar gwir euruzded, enn eur welet Doue dira-z-omp e-c'hiz m'ema.

## KENTA KENTEL HA TREGONT.

**Red eo d'ann den ober fae war gement tra zo krouet, mar fell d'ezhan kaout he Grouer.**

1. — Ann ene mad. — Aotrou, va Doue, ar c'hras hoc'h enz roet d'in ne d-eo ket a-walc'h c'hoaz evit ma c'h hellinn dont da veza distag a-grenn dioc kement den, dioc'h kement tra krouet Rak keit ha ma vezo va c'haloun dalc'ho gant eunn dra-hennag, ne hellinn het nijal rag-eeun war-zu enn-hoc'h. D ket Nijal frank a c'hoantae ar roue avid, pa lavare : *piou a roio d'in-me diouaskel hevel oc'h re ar goulm. Neuze e nijinn hag ez inn da ehana.* Piou a zo brasoc'h he beoc'h eget peoc'h a hini a zo distag he zaoulagad dioc'h pep tra ? Piou zo frankoc'h he galoun eget kalonn ann hini ne c'hoanta netra e-hed war ann douar ?

Red eo eta d'ann den en em zevel dreist kement tra krouet zo, en em zilezel a-grenn he-unan, beza hep dale'h e-hed gant he spered, sellet ouz-hoc'h hu hep-ken, krouer da gement zo, ha gwelet

n'oc'h e nep kiz hevel oc'h ann traou hoc'h euz great. Anez heza distag dioc'h ann traou krouet, ann den anez ne hell en em rei a wir galoun da draou ann env.

Mar d-eo dihaot ar re a oar trei ho ene war-zu Doue, ez eo dre ma'z eo dihaot ar re a oar dilezel a-grenn traou ar vuez kollidik-man.

2. — Eur c'hras vraz a zo red d'ann den da gaout evit se, eur c'hras hag a lakai he ene da zevel dreist-han he-unan. Kement tra a hell da c'houzout kement tra vad a hell da gaout, ne dalvezont nemeur d'an den, ma ne d-eo ket he galoun troet war-zu traou ann env, ma ne d-eo ket he galoun a-unan gant Doue ha distag dioc'h kement zo krouet.

Pell amzer e vezo toc'hor, pell amzer e vezo a stok he gorf, ann hini a gred ez euz eunn dra vraz-bennag enn tu all d'ar pez a zo ar mad dreist pep mad, ar mad a zo a viskoaz hag a vezo da viken, rak kement tra ne d-eo ket Doue he-unan ne d-eo netra hag a dle heza prizet evel netra.

Furnez ann den a wir feiz, furnez ann den sklerijennet gant Doue, a zo dishevel-

hraz dioc'h gwiziegez aon den a gar deski, dioc'h gwiziegez aon deo desket kaer. Ar skiant a zeu d'ann den euz aon env hag a zired euz a c'hras Doue, ar skiant-ze a zo kalz gwelloc'h evit ar skiant a zeu d'ezhao dre he lahonriou ha dre he zeskadurez.

3. — Meur a hini a c'hoanta sevel ho spered war-zu traou ano env. Evit oher kement-se, siouaz d'ezho, ne lekeont ket ho foao. Ar pez zo muia oc'h enebi out-ho eo o veza o'en em roont nemet da hedennou diwar neuz, hep heza nemeur e poan da gastiza kalet ho c'horf evit ar gwella.

N'ouzoun ket petra eo a zo o kas ac'hanomp tu-man tu-hont, na petra a fell d'e-omp, oi a garfe beza lekeat tud a skiant hag a spered. Poaoia a reoomp kement ha ma hellomp, eo em nec'hi a reomp dreist-peno evit traou dister, evit traou a dremeo buhan, ha ne ouzomp ket en em zastum a-greoo eoo-omp hon-unan na sonjal, nemet dihaot a weach, enn traou a-ziabarz.

4. — Gwasa tra, siouaz! Goude heza en em zastumet eono oeheut eon-omp

hon-unan, setu e troomp, hag hast war-n-omp, oc'h ann traou a-ziaveaz hep teurel evez e-bed oc'h ar pez hon euz great pe lavaret. Ne zellomp ket oc'h petra e stag hor c'haloun, n'hon euz glac'har e-bed o welet ez eo louz kement tra a zo enn-omp.

*Ar c'hik o veza en em roet d'ann drouk, eunn dour braz a zeuaz da c'holei ar bed holl.* Evel-se 'ta, karantez hor c'haloun o veza het saotret, dre-ze ez eo fall ha saotret kement tra a reomp; ar pez a ziskouez en deuz hon ene kollet he holl nerz. Hor huez ne d-eo glann ha mad nemet glann e ve hor c'haloun.

5. — Goulenn a reer petra a vraz en deuz great hen-ma-hen; ne glasker ket ker piz war-zu petra e tenn he feiz hag he furnez. Goulenn a reer hag hen zo kalounek, pinvidik, hag hen zo eunn den a daill ha desket kaer; hag hen zo eur skrivanier, eur c'haner, eul labourer mad; hogen dihaot a weach e c houlenner hag hen a zo izel he galoun, hag hen a oar gouzanv hep klemm, hag hen a zo sioul, hag hen a zo den a feiz ha distag

dioc'h traou ar bed. Ann den ne zell nemet oc'h ann diaveaz; ar c'hras avad a zell oc'h ann diabarz. Ann den a zeu aliez da fazia; ar c'hras a laka he fisians e Doue, ha ne sko ket diwar he hent.

### EVIT HOR C'HELENN.

*Ken na vezo hor buez kuzet e Doue gant Jezuz-Krist*, evel a lavar ann Abostol sant Paol, ne d-omp ket d'ezhan holl a vad. Ne dlefemp beza nemet unan gant ann Tad ha gant ar Map; ne d-omp ket, siouaz d'e-omp. Etre Doue ha ni ez euz eunn dra-bennag, eunn dra hag a stag ac'hanomp ouz-omp hon-unan hag ouz ann traou krouet. Hor c'harantez a zo etre daou; gweach e sao war-zu ann env, gweach all e skramp war ann douar. Mar fell d'e-omp beva er vuez kuzet gant Jezuz-Krist e Doue, ez eo red d'e-omp terri ann oll liammou a stag ac'hanomp oc'h ar bed. Neuze o veza distag dioc'h kemend tra a dremen, goloet tro-war-dro, kouls lavaret, gant Doue ha beuzet enn he sklerijen, neuze ann ene ne wel nemet Doue, ne vev nemet e Doue, ne vev nemet gant he wirionez ha gant he garantez. Dont a ra kement-se holl enn ene dre henchou ne oufet lavaret pere, ker burzuduz int. Neuze ive, pa vez ann ene a-unan gant ar

Map, ha dre ar Map a-unan gant ann Tad, neuze Jezuz-Krist, skouer ha pried ann ene, a ra ma'z eo mui-oc'h-vui hevel out-han he-unan. Bez' e fell da Jezuz e c'houzanvfe ann ene ar pez en deuz gouzanvet he-unan; bez' e fell d'ezhan e ve ann ene hevel out-han, kouls lavaret, dre gemend stad ma tremeno. Bez' e fell d'ezhan e rafe ann ene kement-se holl a galoun vad hag hep klemm, e-c'hiz ma reaz he-unan pa'z edo war ann douar. A-wechou e kas ann ene war venez Thabor, evit ma welo ac'hano ar madou a vezo roet d'ezhan, mar hez mad a hep hent. Peurliesa e kas ann ene war venez Olivez da di ar Pretor, pe war venez Golgotha, e pe leac'h e tle heza peur-c'hreat ar zakrifiz. Er stad-ze ann ene, pe hen a zo sklerijennet ha frealzet gant Doue, pe hen a zo dilezet gant-han dioc'h ann doare, pep tra a zeu d'ezhan da vad, o veza ma kar he Zoue, o veza ne skuiz ket, e-kreiz ar poaniou kouls hag e-kreiz ann dudiou, o karet *ann hini a c'halv anezhan d'ar zantelez*. Neuze ann ene a zo sioul ha n'en deuz ken preder nemet ober ar pez a blij gant Doue. Ann ene avad ne d-eo ket distag c'hoaz dioc'h traou ann douar, a zo hepred enn nec'h hag enn enkrez; kerzet a ra enn devalijen ha kant tra a stourm out-han.

Torromp eta huhan-buhan hor chadennou, ha glaskomp nemet Jezuz, na

c'hoantaomp neimet-han. *War-zu piou ez afemp-ni?* Enn-han ema ar c'homziou euz ar vuez a bado da viken. Dilezomp pep tra evit mont d'he heul, *ha lezomp ar re varo da zebelia ar re varo.*

---

## EIL GENTEL HA TREGONT.

**Red eo d'e-omp en em zilezel hon-unan ha plega c'hoantegesiou hor c'halonn.**

1. — Jezuz-Krist. — Va map, ne d-oc'h ket evit kaout ar gwir frankiz a galoun ma n'en em zilezit ket a-grenn hoc'h-unan. Nasket eo ar re a zo stag ouz bo zra hag en em gar ho-unan. Falvezout a ra d'ezho kaout pep tra, gouzout pep tra; nec'het int hag atao emint o klask ho eaz ho-unan, hep derc'hel stad euz ar pez a blij d'in-me. Oc'h-penn zo, poania a reont aliez evit traou ne bellont ket padout, rak mont a rai holl da netra kement ne zeu ket a berz Doue. Ho pezet sonj euz ar c'homziou zo aman war-lerc'h, kaer-meurbed int hag hi berr: *dilezit pep tra hag e kavot pep tra;* list c'hoantegesiou ho kaloun hag e kavot ar peoc'h. Grit preder a galoun

war ar wirionez-man, hag e teuio d'e-hoc'h pep skiant, pa ho pezo great hervez ma lavar Doue.

2. — ANN ENE MAD. — Aotrou, va Doue, ann dra-ze ne d-eo ket eur c'hoari éo, ann dra-ze ne d-eo ket eunn derve-siad labour, rak er c'homziou-ze, peger herr-bennag ma'z int, ema ar stad santela euz a eur manac'h mad.

3 — JEZUZ-KRIST. — Va map, atahad eo d'e-hoc'h pellaat diouz-in hag en em zigalounekaat p'am c'hlevit o komz euz a hent ar re zantela. Kentoc'h e tleit poania, pe diana kaout eur gwir c'hoant, d'en em zevel d'ar stad huel-ze.

Salo d'e-hoc'h e rafac'h evel-se! Plijet gant Doue n'ho pe karantez e-bed evid-hoc'h hoo'h-unan! Plijet gant Doue ne rafac'h nemet ar pez a blij d'in ha d'ann hini am euz lekeat da veza Tad d'e-hoc'h! Neuze e vec'h gwir vignoun d'in, neuze e vec'h euruz hag e peoc'h hed ho puez.

Kalz a draon hoc'h euz c'hoaz da guitaat; ma ne zilezit ket a-grenn anezho dre garantez evid-oun, n'ho pezo ket ar pez a c'houlennit.

*Selaouit ac'hanoun : mar fell d'e-hoc'h dont da veza pinvidik, e rankit prena digan-en ann aour a zo bet ebarz ann tan,* da lavaret eo, furnez ann env a ra fae war draou ar vuez-mao; prizit-hi muioc'h eget furnez ann dud, muioc'h eget kement a blij d'ezho ha d'e-hoc'h hoc'h-unan.

4. — Lavaret em euz ez eo red d'e-hoc'h prena traou dister ha rei eon ho leac'h ann traou a zo prizet muia gant ar bed; rak ar gwir furnez a zeu euz ann env, a zo gwall zister ha bihan dra evit ano dud. Disonj nt anezhi, kouls lavaret, o veza ne oar ket ar furoez-ze en em c'houeza nag oher stad euz a veu-leudiou ann dud. Meur a hini a veul anezhi; ho buez, siouaz, ne d-eo ket hevel och ho c'homziou. Koulskoude ar furnez-ze a zo eur *mean a dal kalz* hag a zo kuzet oc'h eur maread a dud.

### EVIT HOR C'HELENN.

Na petra eo ann den anezhan he-unan, ann den gant he spered direiz, gant he c'hoantegesiou, gant he dechou fall? Dalc'het, eo gant pep seurt faziou zo o

touella anezhan; dalc'het eo gant he c'hoantegesiou, ha gant ar pez a ra d'ezho sevel enn he galoun; ne d-euz eta stad gwasoc'h e-hed d'ann den eget ar stadze. Setu aze, va Doue, e pe stad ema ann den pa ne fell ket d'ezhan senti a-grenn ouz-hoc'h; red eo d'ezhan plega e pep stad, mar fell d'ezhan heza distag dioc'h pep tra. Ar gwir frankiz a galoun a zo o viret pen-da-benn kelennaduresiou ha gourc'hemennou ann Aviel; hag ann neb en em zilez a-grenn he-unan, hen-nez a vir holl gelennaduresiou hag holl gourc'hemennou ann Aviel. Hag evit gwir, nep piou-hennag ne zelaou ket mouez he sperred, a zo enn-han gwirionez Doue hedda-hed. Ann hini a voug enn he galoun ar garantez en deuz evit-han he-unan, ar garantez-ze a zo bet kaset da fall dre bec'hed Adam, hen-nez a laka da zevel e diabarz he galoun ar garantez evit Doue hag ar garantez evit he nesa, da lavaret eo, holl lezen Doue e berr gomziou. Ann neb en em zilez a-grenn he-unan, hen-nez ne ra diwar-neuze nemet ar pez a blij da Zoue, ar reiz dreist pep reiz. Neuze ann den a zo distag dioc'h pep tra evel ma'z eo Doue he-unan, o veza ma teu da veza hevel out-han; distag eo dioc'h pep tra, o veza ma'z eo kuit a faziou hag a wall-ioulou, oc'h en em zilezel he-unan evit mad.

*Prenet omp bet gant Jezuz-Krist,*

eme ann Abostol sant Paol, *galvet omp bet gant-han d'ar gwir frankiz a galoun;* pe mar d-eo gwelloc'h, galvet omp bet da anaout lezen ann Aviel, *gwir lezen ar gwir frankiz a galoun*. Dre-z-hi e vezomp er-meaz euz a zujedigez ann drouk, mar talc'homp mad d'ezhi; dre-z-hi goude e vezimp kaset evit mad *d'ar gwir c'hloar a vezo roet da vugale Doue.*

---

## TREDE KENTEL HA TREGONT.

**Diwar-benn ar ra a zo bepred ho c'haloun ta-man ta-hont Red eo d'e-omp oher pep tra evit Doue, o veza ne dleomp tenna nemet war-za enn-han.**

1. — JEZUZ-KRIST. — Va map, n'ho pezet nep fisians e stad ho kaloun; ar stad m'emoc'h enn-hi breman ne hado ket pell; eur stad all a zeuio buhan war he lerc'h. Endra vevot e viot atao evel-se, petra-bennag a oufac'h da ober. Bez' e viot a-wechou laouen, a-wechou ankeniet; gweach e viot e peoc'h, gweach all e nec'h; breman leun a zoujans Doue, bremaik hep doujans; gweach birvidik, gweach all lezirek e-kenver Doue; a-wechou e viot fur-braz, a-wechou all ne viot ket.

Petra ra se d'ann den fur a gerz eeun gant hent ar c'hras; ne zell ket oc'h ar pez a zo enn-han he-unan, ha ne ra van e-bed euz a be du e c'houez aun avel a gas hag a zigas anezhan. N'en denz keu preder nemet trei holl nerz he ene war-zu ar mad a dle e'hoantaat da gaont. Enn eur ober evel-se, enn eur zellet onz-in-me hep-ken eo e vezo bepred sioul, stard ha kalonnek e-kreiz trouz ha fourgas ar bed.

2. — Seul vui e vezo glann lagad ann ene, seul kalounekoc'h a ze e vezo ann den evit gonzanv reusion ar vuez-man. Lagad glann ann ene a zeu huhan da devalaat e-touez kalz a dud, sionaz d'ezho, o veza ma karont trei oc'h ar pez a ra plijadur d'ho c'haloun.

Rak-se ez eo dibaot gwelet eunn den n'en em glask ket he-unan e netra. Evel-se ar Iuzevien a zenaz gwechall da Vethani da di Martha ha Mari, *na zeu-jont ket da welet Jezuz hep-ken, dont a rejont ivez da welet Lazar.* Red eo eta e ve glann lagad ann ene evit ma vezo troet ouz-in-me hep-ken dreist kement tra zo er bed.

## EVIT HOR C'HELENN.

Spered ann den a zeu hag a ia, ne ehan tamm; hevel oc'h he spered eo he galoun. Kement-se holl, siouaz, kaer hon euz a-wechou, a zeu a berz temptasionou a rankomp stourm out-ho, pe a berz poaniou a zo red d'e-omp da c'houzanv, pe a berz kroaziou a dleomp da zougen gant eur galoun izel. Dre-ze eta ez eo red e poanfemp hep paouez evit ma vezo glann lagad ann ene; hen ober a raimp mar karomp, kredit se. Anez e kouezfemp buhan er pec'hed pe enn eukrez, pe marteze, siouaz, er pec'hed hag enn enkrez war-eunn-dro. Ann hini a fell d'ezhan a greiz he galoun beza da Zoue, da Zoue hep-ken, n'ema ket enn aoun rak taoliou ann'ifern, o veza ma oar ne oufe beza trec'het keit ha ma roio Doue nerz d'ezhan. Ne vez ket e drouk out-han he-unan, gwelet a ra peger sempl eo, *en em veuli a ra enn abek d'he boaniou*, evel ann Abostol sant Paol, o veza ma kresk dreze ar feiz hag ar furnez enn-han, hag o veza ma vezo brasoc'h he c'hopr, mar bez treac'h. Mar tigas Doue enkresiou d'ezhan, ec'h en em izela, ec'h anavez ne dal ket e ve frealzet, ha neuze e pok a vriad ha gant karantez d'ar groaz a zo lekeat dira-z-han. Choum a ra sioul war he groaz; pa vez enn anken, er boan, pa vez

dilezet, ne lavar ken nemet ar ger-man, a zo a-walc'h evit-han : *Fisians am euz bet enn-hoc'h, Aotrou, va Doue, ne vezinn ket goloet o vez da viken.*

## PEDERVED KENTEL HA TREGONT.

**Nep piou-bennag zo mignoun da Zoue a gar anezhan u pep tra ha dreist nemeut zo.**

1. — Ann ene mad. — Setu ema gan-en va Doue ha va holl vad! Petra a fell d'in-me och-penn? Petra a hellann-me da c'hoantaat hag a ve gwelloc'h evid-oun?

Setu ema gan-en va Doue ha va holl vad! Peger mad ha peger c'houek eo ar c'homziou-ze evit ann hini a gar Doue ha ne gar ket ar hed na kement zo enn-han! Ar c'homziou-ze a zo a-walc'h evit ann hini a oar ho c'hlevet, hag ann hini en deuz ar gwir garantez a zo ennn dudi evit-han ho lavaret aliez.

Pa vezit enn hon touez, va Doue, pep tra a zo c'houek; pa ne vezit ket, pep tra a zo c'honero. Dre-z-hoc'h ar galoun zo

enn he eaz, enn eur peoc'h braz, eon eul levenez ar vrasa

C'houi eo a zesk ac'hanomp da brizout pep tra evel ma'z eo dleet; c'houi eo a zesk ac'hanomp, va Doue, d'ho meuli e pep tra. Hep-z-hoc'h netra e-bed ne oufe plijout d'e-omp pell amzer; ha mar d-euz eunn dra-bennag hag a zo kavet mad gan-e-omp ha dioc'h hon diviz, red eo e ve ho kras hag ho furnez gan-e-omp, rak auez, petra oufe plijout d'e-omp ?

2. — Ha petra zo ha oe ve ket kavet mad gaot ann hioi a gav ez oc'h mad, va Doue ? Eon eoep, petra oufe beza kavet mad gant ano hini ne gav ket ez oc'h mad ? Ar re a gar ar hed hag ar re a gar plijaduresiou ar c'horf, ar re-ze ne d-iot ket fur, rak ne gavont er hed nemet avel, ne gavont er plijaduresiou nemet ar maro.

Enn enep ar re a ia d'hoc'h heul, o va Done, enn eur zisprizout ar bed, enn eur gastiza ho c'horf, ar re-ze a zo fur e gwirionez, o veza ma tilezont faziou ar bed evit heulia ar wirionez, o veza ma tilezont ar c'hik evit heulia ar spered. Ar re-ze

a gav d'ezho ez eo mad ann Aotrou Doue, ha meuli bo c'hrouer a reont, pa gavont eunn dra-bennag a vad e-mesk ann traou krouet.

Kemm a zo, na petra lavaraon-me, kals a gemm a zo etre ar c'hrouer hag ann traou krouet, etre ann amzer a bado da viken hag ann amzer a dremen, etre ar sklerijen a zeu digant Doue hag ar sklerijen a zo bet krouet gant-han.

3. — O sklerijen a zo bet a viskoaz h g a vezo da viken! sklerijen a zo kalz dreist kement sklerijen a zo bet krouet, strinkit war-n-oun eunn elven a wir sklerijen, strinkit anezhi e diabarz va c'haloun! Grit ma vezo glann va ene ha kement a zo diabarz eun-han; grit ma vezo va ene laouen, sklerijennit anezhan, roit ar vuez d'ezhan, evit m'en em stago ouz-hoc'h enn eur dridal gant eul levenez ar vrasa.

Pegouls e teuio ann deiz-ze ne c'hoantaann ken nemet-han, va Doue, evit ma vezo a-walc'h d'am ene beza enn ho kichen, hag evit ma viot d'in pep tra e kement zo. Endra n'ho pezo ket roet d'in

ar c'hras-ze, n'am bezo ket ar gwir euruzded.

Ar c'hik, siouaz d'in, a zo beo c'hoaz enn-oun; ne d-eo ket peur-staget oc'h ar groaz, ne d-eo ket maro-mik. En em zevel a ra a-enep va spered, sevel a ra brezel em c'haloun; ne fell ket d'ezhan e ve va ene e peoc'h.

Evid-hoc'h hu, Aotrou, *c'houi a zo mestr war ar mor hag a laka anezhan da veza sioul, enn taol ma tarz ha ma tiroll he wagou, plijet gan-ehoc'h sevel ha rei d'in skoaz. Kasit da netra ar re a fell d'ezho e ve brezel; flastrit anezho gant nerz ho tivreac'h. Diskouezit, me ho ped, ho purzudou d'ezho, diskouezit nerz ho kloar*, rak evid-oun-me n'em euz ken fisians, n'em euz ken skoaz nemet enn hoc'h hep-ken, va Doue.

### EVIT HOR C'HELENN.

Eunn dra souezuz eo ec'h anavezfemp ann Aotrou Doue, hep ma ve hon ene broudet gant tan he garantez. Eunn dra souezuz eo ez afe c'hoaz hon ene, goude anaout Doue, da heul ann traou-

krouet, e leac'h en-em deurel hag en em veuzi e karantez Doue a zo ar penn kenta euz a bep mad. Na petra eo ann euruzded, nemet ar Garantez? Na petra eo ann euruzded dreist-holl, nemet ar Garantez dreist-holl? Hor c'haloun eta a zo red d'ezhi karet eunn dra dreist kement a zo, me lavar karet Doue; ne oufe biken kaout he gwalc'h gant nep tra all a gement a zo krouet. Na petra eo ar bed d'in-me? Pe seurt ezomm am euz-me anezhan? Petra oufe ar bed da rei d'in? Brasoc'h eo va c'haloun evit holl vadou ann douar, ha *Doue hep-ken a zo brasoc'h evit va c'haloun.* Ra vezo eta d'in Doue hep-ken! Doue hep-ken! Doue hep-ken a-vreman ha da viken. — Evel-se bezet great.

---

## PEMPED KENTEL HA TREGONT.

**Rad ar vuez-man, naer hon euz, ne d-omp net evit tec'het dioc'h ann temptasionou.**

1. — Jezuz-Krist. — Va map, er vuez-man e viot bepred war var; armou da grevaat hoc'h ene a vezo red d'e-hoc'h da gaout e peb amzer endra vevot. Enebourien a zo enn-dro d'e-hoc'h; emint o tarc'hao a zeou hag a gleiz.

Ma n'en em roit ket da c'houzanv ho poan hep klemm, abarz nemeur e viot gouliet. Oc'h-penn zo c'hoaz : ma ne roit ket ho kaloun d'in evit mad, ma ne c'hoantait ket a wir galoun gouzanv pep tra evid-oun, ne viot ket evit stourm kalet, ha ne helint ket gounid kurunen ar re euruz.

Red eo eta e tremenfac'h kalounek dreist ann holl bnaniou hag e lakafac'h holl nerz ho tivreac'h da dalvnut a-enep kement tra a zalc'h peun ouz-hoc'h. Rak Mann ann env a vezo roet d'ann hini a vezo treac'h; enn enep, ne choumo gant ann den digaloun nemet poaniou braz evit he lod.

2. — Mar klaskit ar peoc'h er vuezman, penaoz ho pezo-c'houi ar peoc'h a hado da viken ? N'en em likit ket e poan da gaout eur peoc'h braz ; poamt da c'houzanv poaniou heb en em glemm. N'en ket war ann douar, enn env eo e tleit klask ar gwir beoc'h; n'eo ket kennebeut e-touez ann dud nag e-touez ann traou krnuet en ema ar peoc'h; e Doue hep-ken en ema.

Dre garantez evit Doue e tleit gouzanv

pep tra a galoun vad ; al labouriou, ar poaniou, ann temptasionou, ann heskinou, ann enkrez, ann ezommou eüz ar c'horf, ar c'hlenvejou, ar gwall deodadou, ann tamallou, ar c'hastizou, ar vez, ann dismegans hag ann dispriz.

Dre ann traou-ze holl ez eer war gresk er mad ; dre-z-ho e vez anavezet gwir servicherien Jezuz-Krist ; gant-ho e vez great kurunen ann env. Evit eunn tamm labour, me a roio d'ann den eunn digoll a bado da viken ; evit eunn tamm mez a dremeno buhan, me a roio d'ezhan eur c'hloar ha ne dremeno biken.

3. — Ha kredi a rit-hu e vezo roet d'e-hoc'h atao frealzidigez ann env dioc'h ho tiviz? Ar zent zo-ken n'ho deuz ket het atao ar c'hras-ze : gouzanv ho deuz great hep klemm kalz a enkresiou, temptasionou e-leiz ha poaniou stank ; bet ho deuz e pep tra mujoc'h a fisians é Doue eget enn-ho ho-unan, rak gouzout a reant ervad *ne d'eo netra poaniou ar vuez-man é-skoaz ar c'hloar da zont.*

Ha kredi a rit-hu e vezo roet d'e-hoc'h enn eunn taol ar pez n'ho deuz het

kalz a re all nemet goude skuilla daelou stank, nemet goude gouzanv poaniou braz? Gortozit ma teuio ann Aotrou Doue d'ho kavout, stourmit kalounek, kennerzit ho kaloun; arabad eo d'e hoc'h koll fisians; diwallit da laoskaat, en em likit e-tal da goll ho puez, mar bez red evit gloar Doue. *Me a zigollo ervad ac'hanoc'h; bez' e vezinn gane-hoc'h e-kreiz hoc'h holl enkresiou.*

## EVIT HOR C'HELENN.

Diwallit na glaskfac'h ar peoc'h er bedman; er bed n'euz peoc'h e-bed. Ne oufac'h gounid ar baradoz anez labourat stard ha kalet; endra viot eta war ann douar, e vezo red d'e-hoc'h stourm bepred. Arabad eo d'e-hoc'h en em skuiza: *nevezit ann diabars euz hoc'h ene*, galvit Doue daved-hoc'h; hen hep-ken eo a zo oc'h ho terc'hel gant he zourn; ra vezo izel ho kaloun dira-z-han. *Bezit war evez ha pedit evit na gouezot ket enn demptasion.* Eur weach c'hoaz her lavarann d'e-hoc'h: *bezit war evez ha pedit bepred*, bezit stard enn ho feiz, *labourit kalounek ha dalc'hi mad*. Meur a hini, goude stourm a-boue ho holl nerz, a zeu da blega enn eunn tao

ha d'en em zigalounekaat, a greiz ma'z e-dont gwella o vont da veza treac'h. O veza ma lekeant ho fisians enn-ho-hunan ha n'en em brizent re ho-unan, Doue a ia diout-ho evit ho c'hastiza. N'eo ket a-walc'h stourm eunn dervez na daou, red eo d'e-hoc'h stourm e-pad holl zeisiou ho puez. *Ann hini a gendalc'ho bete penn ann hent, hen-nez a vezo salvet.*

Arabad eo eta d'e-hoc'h lavaret : nag hen zo hirr ar brezel-ze ! N'enz netra hirr pa ne bad; emoc'h tost d'ar penn diveza, rak ann amzer zo berr, ha traou ar bed a dremen buhan. *Abars nemeur*, eme hor Zalver, *ar bed n'am gwelo mui ; c'houi avád a welo ac'hanoun, o veza ma'z ounn beo ha ma vevit enn-oun-me. Hogen ar spered hag ar Pried a lavar : deut. Neb a glevo kement-se ,' ra lavaro iwez : deut. Setu emoun o tont.* — Evel-se bezet great ! *deut, Aotrou, va Jezuz.*

---

C'HOUEC'HVED KENTEL HA TREGONT.

**A-enep barnedigeziou goullo ann dud.**

1. — Jezuz-Krist. — Va map, en em likit gant fisians etre daouarn aon Aotrou Doue, ha neuze n'ho pezo aoun e-bed rak barnedigesion ann dud keit ha ma vezo hoc'h ene dirbebech ha glann.

Eunn dra vad eo d'ann den, eunn dra talvoudek eo d'ezhan gouzanv a-wechou traou er c'hiz-ze. Ann hini a zo izel he galoun hag en deuz mioc'h a fisians e Doue eget n'en deuz enn-han he-unan, ne vezo ket diez d'ezhan ho gouzanv. Meur a hini a lavar kalz a draou, rak-se ne dleer nemeur kredi anezho. A-hend-all ne oufet hepred der dioc'h diviz ann dud holl

2. — Evit-han da lakaat he holl boan da bhjout d'ann holl hervez Doue, evit-han d'*en em ober e pep tra dioc'h ann holl dud*, sant Paol evelato *ne zalc'he nemeur a stad euz a varnedigesiou ann dud*. Kement ha ma helle, e lekea he holl boan evit kelenu ha savetei ar re all; koulskoude ne d-eo ket bet evit miret na vije a-wechou tamallet ha disprizet gant ann dud.

Rak-se en deuz lekeat pep tra etre daouarn Doue a anavez pep tra; enn eur c'houzanv hep klemm ha gant eur galoun izel eo o talc'he penn ouz ar re a zrouk-prezege anezhan, ouz ar re a damalle anezhan e gaou, hag ouz ar re a lekea drouk kelou da redek diwar he

henn, hervez ho gwall-ioulou. En em zidamall en deuz great a-weehou, gant aoun, mar tavehe hepred, na zeuche da veza eur gwall skouer evit ar re zempl.

3. — *Na piou oc'h-hu ma hoc'h euz aoun rak eunn den all a varvo evel-d-hoc'h?* Hirio ez euz anezhan ha war-e'hoaz ne vezo mui. Ho pezet doujans Done ha neuze n'ho pezo aoun e-hed rak ann dud. Na petra eo d'e-hoe'h komziou ha drouk-komziou ar re all? Muioc'h a zrouk a reont d'ezho ho-unan eget na reont d'e-hoc'h, rak piou-ben-nag int-hi, ne veziut ket evit miret na vezint harnet gant Doue.

Evid-hoe'h-hu, ho pezet sonj atao euz ann Aotrou Doue ha diwallit na rafac'h dael na klemm. Mar kav d'e-hoe'h ez oe'h tree'het a-vreman, mar ten d'e-hoc'h nep dismegans e gaou, arabad eo ez afe drouk enn-hoc'h dre'n abek da ze, gaat aoun na zeufe ho kurunen da vihanaat. Kentoc'h e tleit sellet ouz-in : me zo galloudek a-wale'h evit ho tihoania, evit teurel diouz-hoc'h pep mez, pep drouk-komz, hag evit *rei da bep-hini hervez he oberiou.*

## EVIT HOR C'HELENN.

Perak e talc'hit-hu stad euz a varnedigesiou ann dud? Petra eo d'e-hoc'h ho sonjezonou goullo? Ne welont ken nemet ann diavaz, ne welont ket e diahars ann ene, el leac'h m'ema e kuz ann drouk hag ar mad. Na vezit ket eta e poan, evid-hoc'h da veza harnet gant-ho; diwallit ive na zalc'hfac'h stad ac'hanoc'h hoc'h-unan, mar teuont da rei meuleudiou d'e-hoc'h. Kentoc'h e tleit en em strinka d'ann daoulin dirak Doue, enn eur lavaret d'ezhan: *Aotrou, va Doue, mar teuit da furcha hor pec'hejou, piou a hello herzel dira-z-hoc'h?* Tud zo hag a ra re a stad euz ho brud vad; he difenn a reont gant kement a drouz hag a nerz, ma weler ervad ec'h en em glaskont ho-unan muioc'h eget ne glaskont silvidigez ho ene. Dishevel-braz eo ar skouer en deuz roet d'e-omp Jezuz-Krist, pa c'houzanvaz kemend all a zismegans: *tevel en deuz great, n'en deuz ket digoret he c'henou.* Ann holl zent evel-d-han a zo bet drouk-prezeget ha gwall-gaset.

Goude m'en deuz great ann den gwella mac'h hell evit miret na ve eur gwall skouer d'ar re all, e tle beza didrouz war gement-se; neuze ec'h hell beva e peoc'h oc'h en em izelaat. Doue a oar pep tra, kement-se zo a-walc'h. *Pe fors zo d'in pe*

*e vezinn barnet gan-e-hoc'h, pe e vezinn barnet gant den all e-bed, eme ann Abostol sant Paol, d'ar bobl a Gornth; ne gredann ket en em varn va-unan; ann hini a varn ac'hanoun eo ann Aotrou Doue. Na varnit ket eta kent ann amzer, ken na zeuio ann Aotrou; hen eo a skleraio ar pez a zo kuzet enn amc'houlou; diskouez anat a raio menosiou ar galoun; ha neuze pep-hini en devezo digant Doue ar meuleudiou a zo d'ezhan da gaout.*

## SEIZVED KENTEL HA TREGONT.

**Red eo d'ann den ea em zilezel a-grean he-unan, mar fell d'ezhan kaout ar gwir frankiz a galoun**

1. — Jezuz-Krist. — Va map, en em zilezit hoc'h-unan hag e kavot ac'hanoun. Na c hoantait netra, n'ho pezet pers e nep tra, ha neuze ez eot atao war gresk er mad. Rak dont a rai d'e-hoc'h brasoc'h grasou, kerkent ha ma reot ar pez a blij gant Doue, hep derc'hel netra enn tu diouz-hoc'h.

2. — Ann ene mad. — Aotrou, va Doue, ped gweach e tleann-me en em lakaat etre ho taouarn? E petra e tleann-me en em zilezel va-unan?

3. — Jezuz-Krist. — E pep tra hag e peh amzer, eun traou bihan ker kouls hag er re vraz, hep ma ve tra enn tu diouz-hoc'h; me a fell d'in e vec'h distag a-grenn dioc'h kement tra zo. Penaoz ec'h hellfac'h-hu beza d'in ha me d'e-hoc'h, ma oc zeuit da zilezel pep tra eun diabars hag enn diaveaz, pep tra nemet ar pez a blij gant Doue. Seul gentoc'h ma reot ann dra-ze, seul vrasoc'h a ze e vezo peoc'h hoc'h ene; seul vui en em zilezot hoc'h-unan e leal, seul vui a ze e plijot d'in, seul vui ivez a vad a zeuio d'e-hoc'h.

4. — Tud zo ha n'en em lekeont etre va daouarn nemet e traou zo. O veza n'ho deuz ket lekeat ho holl fisians e Doue, ar re-ze zo gwall stag ouz ho zra ho-unan. Darn all en em ro holl d'in da genta; da c'houde avad, kenta ma stag out-ho ann distera temptasion, setu e tistroont d'ho fleg ho-unan adarre. Evit se eo ne d-eont nemeur war gresk er mad.

Ar re-ze n'ho devezo biken gwir frankiz eur galoun c'hlann, biken ive ne vezint galvet da gaout va c'harantez-me,

ma n'en em zilezont ket a-grenn hounan e pep tra, ha ma u'en em roont ket d'in hemdez hag e pep tra. Anez ne oufent, na breman na biken, hezâ aunan gan-en na va c'haout ken nebeut.

5. — Lavaret em euz d'e-hoc'h meur a weach, ha breman e lavarann adarre : en em zilezit hoc'h-unan, grit ar pez a blij d'in ; neuze e vezo braz ar peoc'h enn ho kaloun. Roit pep tra evit pep tra, na glaskit tra e-bed, na c'houennit netra, ho pezet ho kaloun stag ouz-in gant fisians, ha me a vezo d'e-hoc'h. Neuze ho pezo ar frankiz a galoun, neuze e viot kuit euz ann devalijen ma'z oc'h dallet gant-hi.

Pedit Doue ha goulennit digant-han ar c'hras da veza distag a-grenn dioc'h pep tra ha da veza hep netra e-bed, evit mac'h hellot, pa viot enn noaz, heulia Jezuz enn noaz. Goulennit digant-han ar c'hras da vervel d'e-hoc'h hoc'h-unan ha da veva gan-en da viken ; poanit e-kenver se, n'ho pezet ken c'hoant. Neuze ez ai da netra pep preder goullo hag ive hn sunjezonou hag hoc'h enkresiou fall. Neuze ivez ez ai dionz-hoc'h

peb aoun dreist dale'h, neuze e varvo enn ho kaloun pep karantez direiz.

## EVIT HOR C'HELENN.

Lavaret hoc'h euz, o va Jezuz : *mar fell d'ann den dont war va lerc'h, e tle en em zilezel he-unan, dougen he groaz ha dont d'am heul.* Lavaret hoc'h euz c'hoaz : *nep piou-bennag ne zilez ket kemend en deuz, ne d-eo ket evit beza diskibl d'in.* Arabad eo marc'hata, red eo kemeret unan etre daou, pe c'houi, o va Doue, pe ar bed, rak *ne oufet ket servicha daou vestr :* c'houi ne fell ket d'e-hoc'h beza war zaou hanter. Ann hini en em glask he-unan, hen-nez a bella diouz-hoc'h. N'emoc'h ket e kaloun ann hini n'en em zilez ket a-grenn he-unan ; e kaloun ann hini a zo stag c'hoaz oc'h traou ann douar, e kaloun ann hini a gar re evit-han he-unan ar madou en deuz pe ar grasou en deuz bet digan-e-hoc'h; er seurt kalounou-ze ho karantez a zo enk war-n-ezhi, Aotrou. Goude m'hon euz bet ann dudiou ho deuz ann eneou a zo a-unan gan-e-hoc'h, penaoz ec'h oufemp-ni choum hep beza mui-oc'h-vui a-unan gan-e-hoc'h ? Na peger sempl ha pegen diskiant eo ann den ! hag hen zo eta diez anaout ne d-eo ket kement zo war ann douar netra nemed-hoc'h; hag hen zo diez anaout ne

ouzomp ket petra a fell d'e-omp, anaout ne ouzomp ket e pe du trei, anaout ez eo goullo hor c'hoantegesiou? 'Hag hen zo diez dilezel eur seurt madou fall ha dister, pa'z ema ar maro o tont d'ho lemel digan-e-omp evit-mad? Petra vezo-prederiou hor c'haloun d'ar c'houls ma'z ai gant ann avel ann traou holl ma'z omp bet touellet gant-ho? Petra vezo d'e-omp madou ann amzer, pa vezo ann amzer o vont da guzet evid-omp?

Ema great gan-en, Aotrou, va Doue; bez'e fell d'in kas da benn kemend a c'houlennit digant ar re a fell d'ezho beza holl d'e-hoc'h. Den eta na gomzo mui d'in diwar-benn ar bed, ra davo ann dud diwar va fenn, torret eo bet gan-en kemend a ioa oc'h va sparla; maro ounn breman, hiviziken ne vevinn nemet e Jezuz-Krist. Ar c'horf-man d'in a zo evel al lienen a zo enn-dro d'ar re varo; setu me gourvezet enn bez, *sebeliet gant Jezuz-Krist e Doue.* — Evel-se bezet great.

## EIZVED KENTEL HA TREGONT.

**Peneoz e tleer en em lakaat e reiz vad e-kenver ann treou a ziaveaz, ha gouleun skoaz digant Doue pa vezer war-nez koueze er pec'hed.**

1. — Jezuz-Kraist. — Va map, e pep leac'h, e pep labour, e pep tra, e tleit lakaat boc'h holl boan da gaout ar gwir frankiz a-galoun ha da drec'hi ho kwall-ioulou, evit m'en em zavot dreist kement tra zo er bed ha na blegot da nep tra e-bed. Poania a dleit ive, e kement tra a rit, da veza treac'h d'e-hoc'h boc'h-unan, evit mac'h hellot en em rena hep sujedigez na sparl e-bed.

Neuze, pa viot er meaz a bep sujedigez bag hevel oc'h gwir bugale Israel, deut da gaout ar frankiz a galoun, deut da gaout ho lod e-touez bugale Doue. Ar re-ze a zao ho c'haloun dreist ann traou a dremen hag a dro ho ene war-zu ann traou a bado da viken; sellet a gleiz a reont oc'h traou ar bed bag a zeou oc'h traou ann env. Ar re-ze ne d-int ket touellet gant traou ann douar

ha n'en em stagont ket out-ho; enn enep, lakaat a reont ann traou-ze da dalvezout evit ar gwella, hervez ma'z eo bet gourc'hemennet gant Doue, hervez ma'z int bet great gant ar Micherour braz. N'euz netra a gemend a zo krouet ha na ve bet reizet mad gant-han.

2. — Ma ne zellit morse ne'h ann traou hervez ann dnare anezho, ma na evesait ket gant lagad ar c'horf oc'h ar pez a welit hag a glevit; mar fell d'eh oc'h, n'euz fors petra a zo o vont da c'hoarvezout gant-hoc'h, mar fell d'ehoc'h mont hep dale gant Moizez ebars ann Tabernakl da c'houlenn kuzul digant Doue, neuze e klevot a-wechou komziou ann Aotrou, ha pa'z eot kuit ac'hano, e viot kelennet mad war ann traou a-vreman ha war ann traou da zont.

Rak Moizez a glaske bepred ar sklerijen enn Tabernakl, pa veze e mar pe e poan diwar-benn dluia eunn dra ziezbennag. Trei a reaz ivez ouz ar beden evit dere'hel oc'h kement tra a stourme out-han hag oc'h fallagriez ann dud. Evelse e tleit en em deona e J iabarz ho ka-

loun, evit goulenn startoc'h a ze ma teuio Doue d'ho kavout.

Rak, dioc'h ma lennomp er Skritur sakr, Jozue ha hugale Israel a skoaz diwar ho hent, o veza n'ho doa ket da genta goulennet kuzul digant ann Aotrou Doue, ha dre m'ho doa kredet re vuhan da gomziou kaer ar Gabaonited : Dallet e oant bet gant ho zruez treuz-enep.

EVIT HOR C'HELENN.

O veza ma'z int trec'het gant ann traou a zao da genta enn ho spered, ann dud, ann darn vuia anezho, a ia da heul ann traou-ze hep goulenn ali digant Doue, hag a dremen ho buez o kaout keuz diouz-ann noz euz ar pez ho denz great diouz ar mintin. Na pebez sempladurez ! Poania a rankomp hep skuiza da drec'hi ar zempladurez-ze, oc'h ober penn, muia mac'h hellomp, da gement menoz a zao enn hor c'haloun. Ann neb ne oar ket trec'hi be wall-ioulou, hen-nez a zo atao war var hag atao ema war-nez koueza. Red eo d'ann den poania da ober ar pez a fell d'ezhan da ober, poania da drec'hi ar faltaziou a gas ann ene d'ho heul, hag ive poania da sujea stard ha kalet he galoun hag he c'hoantegesiou.

Na petra raimp-ni, siouaz, tud paour ha

sempl ma'z omp, ma ne zeuit ket, Aotrou, da rei skoaz ha nerz d'e-omp? Ne d-omp netra ac'hanomp hon-unan. *E Doue ema hon holl nerz;* pedomp Doue gant fisians, pedomp Doue heb ehana. *Sevel a ra d'ann env peden ann hini zo izel he galoun. Savomp hon daoulagad etrezek ar menez euz a beleac'h e teuio nerz d'e omp. Aotrou, va Doue, c'houi a zo va zilvidigez; ouz-hoc'h em euz klemmet noz-deiz: ann den sempl-ze en deuz klemmet, ha neuze ann Aotrou en deuz klevet anezhan; he ziboaniet en deuz e-kreiz he holl boanioa. Ra vezo binniget ann Aotrou Doue, o veza m'en deuz klevet ouz va feden! Ann Aotrou a zo va nerz, hen eo am difenn; va c'haloun e deuz bet fisians enn-han, ha Doue en deuz roet aluzen d'in, ha va c'horf a zo deuet gwell-oc'h-well; meuli a rinn ann Aotrou a greiz va c'haloun. Va eskern holl a lavaro : Aotrou, piou a zo hevel ouz-hoc'h?*

---

## NAVED KENTEL HA TREGONT.

**Arabad eo d'ann den en em rei da draou ar bed ha beza mall gant-han.**

**1. — Jezuz-Krist.** — Va map, list atao etre va daouarn kement tra hoc'h euz; pa vezo deuet ann amzer, me a

zigaso anezho da vad. Gortozit va gourc'hemenn enn ho kenver, hag e welot pe vad a zeuio d'e-hoc'h ac'hano

2. — ANN ENE MAD. — Aotrou, va Doue, lakaat a rann a galoun vad pep tra etre ho taouarn, rak n'ounn ket ac'hanoun va-unan evit mont war gresk er mad. A-ioul ec'h hellfenn-me beza dibreder e-kenver ann traou a dle c'hoarvezout, a-ioul ec'h hellfenn en em rei hep dale pell d'ar pez a blij gan-e-hoc'h!

3. — JEZUZ-KRIST. — Aliez ann den a vez mall braz gant-han, va map, kaout ar pez en deuz c'hoant. Pa en deuz bet hervez he c'hoant, siouaz d'ezhan, ann den a zistro diwar he venoz, o veza ne oufe he galoun en em staga pell amzer oc'h netra e-bed : breman eo douget d'ann dra-man, ha bremaik d'ann dra-hont. Ne d-eo ket eta eunn nebeud a dra en em zilezel he-unan, ha pa ve zo-ken enn traou ar re zistera

4. — Mar 'teu d'en em zilezel he-unan, ann den a ia e gwirionez war gresk er mad ; ann den en em zilez he-

unan en deuz ar gwir frankiz a galoun hag a vev enn eur fisians ar vrasa.

Siouaz, ann drouk-spered hon enebour koz, a zo a-enep da gement tra vad zo, ne baouez da zigas temptasionou d'e-omp; noz-deiz ema o stegna he rouejou evit lakaat añn den da goueza, mar gell, pa ne vezo ket war evez. *Pedit eta ha bezit war evez*, emo ann Aotrou Doue, *gant aoun na gouezfac'h enn demptasion.*

### EVIT HOR C'HELENN.

E-mesk traou ar bed e vez heac'h war ann ene, pa ne daol ket evez piz out-han he-unan. N'euz hano e-bed aman euz ann temptasionou hon euz diwarbenn kreski hor madou, petra-bennag ma'z int braz ha stank, petra-bennag ma tinerzont ann ene peurliesa. Pa ne vezont ket kre a-walc'h evit dinerza ann ene, setu e tenont da zizec'ha ar galoun, da zalla ar spered enn eur he zistrei dioc'h Done ha dioc'h brasa traoù, dioc'h ar zilvidigez. Er stad-ze ann den a zo dalc'het bemdez gant eunn dra-bennag a fell d'ezhan da ober hep dale pell; ha neuze, war zigarez kementse, hag hep gouzout d'ezhan, neuze ez a da heul al labouriou ma'z eo boaz diout-

ho, hag e tilez nebeud a nebeud kement tra a vag enn-han doujans Doue : dilezel a ra al levriou santel, ar beden hag he zleadou kristen. Er c'hiz-ze eo e tremen he vuez e-kreiz ar prederiou hag al labouriou, enn eur ankounac'haat *ann dra hep-ken a zo red.* Ar c'hlenvejou ne d-int ket evit he zihuna, ne zelaou kuzul na kelenn e-bed. Abars nemeur ann ankou a sko hag a stlej anezhan dirak ar Barner-braz : amzer am euz roet d'e-hoc'h, eme-z-han; pe seurt vad hoc'h eus-hu great ? Na pebez glac'har ! Gwelet a ra enn eunn taol lagad, gwelet a ra en deuz tremenet tregont, daou-ugent pe tri-ugent vloaz e-kreiz traou ar bed; ne wel netra ken. Evit silvidigez he ene, siouaz d'ezhan, ne oa hano e-bed anezhi. Re zivezad eo breman evit dont da ober netra; kaer en deuz, stad he ene a zo evel ma vezo da viken.

Mar am c'hredit, sonjit dreist pep tra er pez a bado keit ha Doue. *Klaskit da genta rouantelez Doue hag he wirionez; ha neuze ann traou all a vezo roet d'e-hoc'h oc'h-penn.* Mougit enn ho kaloun pep c'hoant evit ann traou a dremen, ho pezet fisians e Doue, na c'hoantait nemet ar pez a blij d'ezhan, nemet evel ma fell d'ezhan ha nemet pa fell d'ezhan e ve. Setu aze ar pez a zigas ar peoc'h enn ene hag ar gwir fisians enn amzer diveza.

pep fisiaus e nerz ho kras-hu, o va Doue, hag en em laouenaat enn abek d'ar frealzidigez a rofac'h d'in a nevez.

4. — Ho trugarekaat a rann, o va Doue; digan-e-hoc'h e teu pep tra hag ive kement tra vad a c'hoarvez gan-en. Evid-oun-me ne d-ounn netra dira-z-hoc'h, ne d-ounn nemet distervez, deu sempl hag edro ma'z ounn! Evit petra eta e teufenn-me d'en em veuli? Perak e klaskfenn-me kaout brud vad? Hag o veza n'ounn netra e-bed eo? Truez eo ac'hanomp, siouaz!

Gloar ar bed a zo eur gwall vosen e gwirionez hag eunn dra c'houllo-meurbed, o veza ma pella ac'hanomp dioc'h ar gwir c'hloar ha ma kas gras Doue da netra. Rak kerkent ha m'en em blij ann den enn-han he-unan, e teu da zisplijout d'e-hoc'h, o va Doue; kerkent ha ma c'hoanta heza meulet gant ann dud, e teu da goll ar gwir furnez

5. — O va Doue, ar gwir c'hloar hag al levenez santel euz ann ene n'ema ket oc'h en em veuli enn omp hon-unan; o lakaat hon holl c'hloar enn-hoc'h eo ema; n'ema ket oc'h en em laouenaat

enn abek d'ar mad a zo enn-omp : o lakaat hon holl levenez enn-hoc'h hag o viret na lakafemp hor c'harantez e nep tra nemet enn-hoc'h eo ema hep-ken.

Ra vezo meulet hoc'h hano da viken, ha va hini-me tamm e-bed; ra vezo meulet kement tra a rit, hag ar pez a rann-me tra e-bed; ra vezo binniget hoc'h hano santel, ha n'am hezo-me pers e-bed e meuleudiou ann dud. C'houi a zo va gloar, c'houi a zo levenez va c'haloun; enn hoc'h e likiinn va holl c'hloar ha va holl levenez hed va buez. Evid-oun-me *n'en em veulinn nemet enn abek d'am foaniou.*

6. — Ra glasko ar Iuzevien ar c'hloar a zeu d'ann eil digant egile er bed-man; evid-oun-me ne glaskinn gloar all e-bed nemet ar c'hloar a zeu digant Doue heman. Rak pep gloar, holl enoriou ann dud, holl fougeou ar bed ne d-int nemet moged ha follentez e-skoaz ho kloar a zo a viskoaz hag a vezo da viken.

O va gwirionez! O va zrugarez! O va Doue! Treinded euruz! D'e-hoc'h-hu, ra

vezo menleudiou, gallond, enor ha gloar a viskoaz ha da viken.

### EVIT HOR C'HELENN.

Mar teuann da- zizolei menosiou va c'haloun, mar teuann da c'houlenn ouzin va-unan petra ounn, neuze e welann ema va spered o vont hag o tont tu-ma tu-hont hag ema e-tal bepred da fazia, neuze e welann ez eo edro pleg va c'haloun; neuze e welann, hep gouzout perak, ar fisians hag a-wechou all ar spount o sevel em enc; neuze ive ne gavann ennoun nemet techou fall, nemet c'hoantegesiou stank oc'h heskina, oc'h enkrezi ac'hanoun. Gweach a vez e kavann ennoun eul levenez ne bad pell; gweach all, hag aliesoc'h, siouaz d'in, e kavann eunn doan ar vrasa. Kavout a rann enn-ounwar-enn-dro holl gwall ioulou ar bed hag ive eunn dra, ne ouzoun petra eo, ounn douget gant-hi war-zu anu env; bez'e kavann enn-oun eur spered sempl a dro hag a zistro, hag ive gwall stambouc'h ar galoun e-kreiz ar vrasa dienez. Setu aze va stad-me e-c'hiz ma'z eo bet great gant ar pec'hed; oc'hpenn-ze, ansao, a rann ne d-ounn ket evit e-unan en zevel ac'hanoun va-unan euz ar stad ken izel-ze.

Red e oa e teufe Doue he-unan da zevel

ar seurt beac'h, den diskaret ma'z ounn ! Anez ma vije deuet hor Zalver, Map Doue, ann den a vije bet kollet da vikeu. Deuet eo hor Zalver : *setu me aman*, eme-z-han. Pacet en deuz gant he c'hoad ar hoan dleet d'hor pec'hejou, digaset en deuz a nevez gant he c'hras ar peoc'h e spered hag e kaloun ann den. Dre ar c'hras ann den a zo deuet da veza adarre skeuden Doue.

O karantez a zo dreist spered ann den ! Petra raimp-ni evit ken alicz a vadou ? Ansavomp hor zempladurez hag hor paourentez ; ansavomp ne zeu ac'hanomp hon-unan netra euz ar madou en deuz roet Doue d'e-omp a c'hrad vad; enoromp ha meulomp ann hini hep-ken a dle beza meulet hag enoret, ha neuze leveromp a greiz hor c'haloun evel ma lavaraz ar Profed : *Aotrou, va Doue, ho kalvet em euz, ha c'houi hoc'h euz pareet ac'hanoun. Tennet hoc'h euz va ene euz ann ifern, va fellect hoc'h euz diouz ar re a ziskenn el lagen. Kanit meuleudiou ann Aotrou Doue, c'houi holl a zo he Zent; meulit he hano santel da zerc'hel sonj anezhan.*

---

## KENTA KENTEL HA DAOU-UGENT.

**Red eo ober fae war holl enotiou ar bed.**

1. — JEZUZ-KRIST. — Va map, arabad eo ho pe nec'h e-kenver ar re all, o veza ma'z int meulet hag enoret d'ar c'houls ma'z oc'h disprizet hag izeleet. Savit ho kaloun etrezek enn-oun enn env; neuze n'ho pezo nec'h e-bed, petrabennag e vec'h-hu disprizet gant ann dud war ann douar.

2. — ANN ENE MAD. — Dallet omp, va Doue, hag a-bred e vezomp tonellet gant traou goullo ann douar. Pa zellann piz ouz-in va-unan, neuze e welann n'en deuz great bi-koaz den e-hed gaou ouz-in; dre-ze n'em euz nep gwir abek d'en em glemm enn hoc'h enep.

Kentoc'h e tle ann holl draou krouet en em zevel a-enep d'in, o veza m'am euz gwall hec'het aliez enn ho kenver. Evid-oun-me eta ne dleann kaout nemet mez ha dispriz; evid-hoc'h-hu avad, meuleudi, enor ha gloar.

Ma n'en em lakaann ket e doare vad da c'hoantaat e venn disprizet ha dilezet

gant ann holl, da c'hoantaat e ve great nep stad ac'hanoun, birviken anez va ene na hello kaout ar gwir beoc'h nag ann nerz en deuz ezomm; birviken anez va c'haloun ne oufe beza sklerijennet na beza a-unan gan-e-hoc'h, evit mad.

## EVIT HOR C'HELENN.

Ann hini a hell gwelet e diabars he galoun dirak Doue ha gant sklerijen ar wirionez, hen-nez a zeu buhan d'en em zisprizout a-grenn he-unan, rak heb ar c'hras ne gav enn-han he-unan nemet breinadurez; ha neuze e leac'h klask ann enoriou hag ar meuleudiou, ne zell nemet ouz he baourentez he-unan; n'euz tra gwelloc'h a-enep stambouc'h ar galoun, gwasa poan zo er bed ! Evit-han da veza izeleet ha disprizet, n'en em glemm ket, ne zao drouk e-bed enn-han. Anaout a ra n'en deuz nep gwir abek d'en em glemm, ha seul vui e tisprizer anezhan, seul vui a ze en em zispriz he-unan, rak e pep tra ne zell nemet oc'h Doue, ne zell tamm oc'h ann dud. Lavaret a ra evel ma lavaraz Job : *mar fell d'in en em zulamall, va genou a gomzo em enep; ha mar klaskann diskouez ez ounn direbech, ne rinn nemet diskouez ez ounn kabluz.* Goude-ze, o veza ma'z eo mantret he galoun gant ar

## DAOU-UGENTVED KENTEL.

**Ann den n'en deuz netra a vad anezhan he-unan ha ne hell ket en em vealï euz a netra.**

**1. — ANN ENE MAD.** — *Aotrou, va Doue, na petra eo ann den evit ma prizfac'h kaout sonj anezhan? Petra eo ann den evit ma teurvezfe gan-e-hoc'h dont d'he gavout?* Petra a vad en deuz great ann den evit tenna ho kras war-n-ezhan? Euz a betra ec'h oufenn-me en em glemm, ma tilezfac'h ac'hanoun? Petra a hellfenn-me da lavaret a vad evit va digarez, ma ne rit ket em c'henver ar pez a c'houlennann?

Bez' ec'h hellann kredi ha lavaret e gwirionez : Va Doue, ne d-ounn netra, ne hellann netra, n'am euz netra ac'hanoun va-unan; enn enep, ne d-ounn nemet distervez e pep tra, ha kement a zo enn-oun am c'has bepred war-zu netra. Pa ne fell ket d'e-hoc'h rei d'in aluzen, pa ne fell ket d'e-hoc'h rei nerz d'am c'haloun, setu e teuann da veza laosk ha dieguz holl.

2. — *Evid-hoc'h-hu, va Doue, c'houi a zo bepred ann hevelep hini, ha bez' e viot hevel da viken.* Atao mad, atao leal ha santel, c'houi a ra pep tra gant madelez, gant lealded ha gant saotelez; reiza a rit pep tra gant furnez Evid-oun-me, me a zo muioc'h techet d'ann drouk eget ne d-ounn douget d'ar mad; ne choumann ket pell amzer e stad vad, o veza ma tro ha ma tistro va c'haloun seiz gweach bemdez.

Va stad evelato a zeu buhan da veza gwelloc'h, kerkent ha ma plij gan-e-hoc'h e ve, kerkeut ha mac'h astennit ho touro d'am skoazia; rak c houi hoc'h-unan hep-ken a hell rei d'in skoazi ha nerz a-walc'h evit na d-ínn ket e nep tra nag enn tu-man nag enn tu-hont, hag evit ma troio va c'haloun, ouz-hoc'h-hu hep-ken, ha mac'h chano enn-hoc'h.

3. — Ma oufenn-me eta disprizout pep frealzidigez a bers ann dud, pe evit dont da gaout ar gwir garantez euz a Zoue, pe enn abek ma'z eo red d'in klask ac'hanoc'h (o veza n'euz deo evit va frealzi), neuze' ec'h hellfenn kaout

pep fisiabs e nerz ho kras-hu, o va Doue, hag en em laouenaat eun abek d'ar frealzidigez a rofac'h d'in a nevez.

4. — Ho trugarekaat a rann, o va Doue; digan-e-hoc'h e teu pep tra hag ive kement tra vad a c'hoarvez gan-en. Evid-oun-me ne d-ounn netra dira-z-hoc'h, ne d-ounn nemet distervez, deuz sempl hag edro ma'z ounn! Evit petra eta e teufenn-me d'en em veuli? Perak e klaskfenn-me kaout brud vad? Hag o veza n'ounn netra e-hed eo? Truez eo ac'hanomp, siouaz!

Gloar ar bed a zo eur gwall vosen e gwirionez hag eunn dra c'houllo-meurbed, o veza ma pella ac'hanomp dioc'h ar gwir c'hloar ha ma kas gras Doue da netra. Rak kerkent ha m'eu em blij ann den enn-han he-unan, é teu da zisplijout d'e-hoc'h, o va Doue; kerkent ha ma c'hoanta beza meulet gant ann dud, e teu da goll ar gwir furnez

5. — O va Doue, ar gwir c'hloar hag al levenez santel euz ann ené n'ema ket oc'h en em veuli enn omp hon-unan; o lakaat hon holl c'hloar enn-hoc'h eo ema; n'ema ket oc'h en em laouenaat

enn abek d'ar mad a zo enn-omp : 0 lakaat hon holl levenez enn-hoc'h hag o viret na lakafemp hor c'harantez e nep tra nemet enn-hoc'h eo ema hepken.

Ra vezo meulet hoc'h hano da viken, ha va hini-me tamm e-bed; ra vezo meulet kement tra a rit, hag ar péz a rann-me tra e-bed; ra vezo binniget hoc'h hano santel, ha n'am hezo-me pers e-bed e meuleudiou ann dud. C'houi a zo va gloar, c'houi a zo levenez va c'haloun; enn hoc'h e likiinn va holl c'hloar ha va holl levenez bed va buez. Evid-oun-me *n'en em veulinn nemet enn abek d'am foaniou.*

6. — Ra glasko ar Iuzevien ar c'hloar a zeu d'ann eil digant egile er bed-man; evid-oun-me ne glaskinn gloar all e-bed nemet ar c'hloar a zeu digant Doue heunan. Rak pep gloar, holl enoriou ann dud, holl fougeou ar bed oe d-int nemet moged ha follentez e-skoaz ho kloar a zo a viskoaz hag a vezo da viken.

O va gwirionez! O va zrugarez! O va Doue! Treinded euruz! D'e-hoc'h-hu, ra

vezo meuleudiou, galloud, enor ha gloar a viskoaz ha da viken.

### EVIT HOR C'HELENN.

Mar teuann da zizolei menosiou va c'haloun, mar teuann da c'houlenn ouzin va-unan petra ounn, neuze e welann ema va spered o vont hag o tont tu-ma tu-hont hag ema e-tal bepred da fazia; neuze e welann ez eo edro pleg va c'haloun; neuze e welann, hep gouzout perak, ar fisians hag a-wechou all ar spount o sevel em ene; neuze ive ne gavann ennoun nemet techou fall, nemet c'hoantegesiou stank oc'h heskina, oc'h enkrezi ac'hanoun. Gweach a vez e kavann ennoun eul levenez ne bad pell; gweach all, hag aliesoc'h, siouaz d'in, e kavann eunn doan ar vrasa. Kavout a rann enn-oun war-enn-dro holl gwall ioulou ar bed hag ive eunn dra, ne ouzoun petra eo, omm douget gant-hi war-zu ann env; bez'e kavann enn-oun eur spered sempl a dro hag a zistro, hag ive gwall stambouc'h ar galoun e-kreiz ar vrasa dienez. Setu aze va stad-me e-c'hiz ma'z eo bet great gant ar pec'hed; oc'hpenn-ze, ansao, a rann ne d-ounn ket evit 'en em zevel ac'hanoun va-unan euz ar stad ken izel-ze.

Red e oa e teufe Doue he-unan da zevel

ar seurt beac'h, den diskaret ma'z ounn ! Anez ma vije deuet hor Zalver, Map Doue, ann den a vije bet kollet da viken. Deuet eo hor Zalver : *setu me aman*, eme-z-han. Paeet en deuz gant he c'hoad ar boan dleet d'hor pec'hejou, digaset en deuz a nevez gant he c'hras ar peoc'h e spered hag e kaloun ann den. Dre ar c'hras ann den a zo deuet da veza adarre skeuden Doue.

O karantez a zo dreist spered ann den ! Petra raimp-ni evit ken aliez a vadou ? Ansavomp hor zempladurez hag hor paourentez ; ansavomp ne zeu ac'hanomp hon-unan netra euz ar madou en deuz roet Doue d'e-omp a c'hrad vad ; enoromp ha meulomp ann hini hep-ken a die beza meulet hag enoret, ha neuze leveromp a greiz hor c'haloun evel ma lavaraz ar Profed : *Aotrou, va Doue, ho kalvet em euz, ha c'houi hoc'h euz pareet ac'hanoun. Tennet hoc'h euz va ene euz ann ifern, va fellect hoc'h euz diouz ar re a ziskenn el lagen. Kanit meuleudiou ann Aotrou Doue, c'houi holl a zo he Zent ; meulit he hano santel da zerc'hel sonj anezhan.*

## KENTA KENTEL HA DAOU-UGENT.

**Red eo ober fae war holl enorion ar bed.**

1. — JEZUZ-KRIST. — Va map, arabad eo ho pe nec'h e-kenver ar re all, o veza ma'z int meulet hag enoret d'ar c'houls ma'z oc'h disprizet hag izeleet. Savit ho kaloun etrezek enn-oun enn env; neuze n'ho pezo nec'h e-bed, petrabennag e vec'h-hu disprizet gant ann dud war ann douar.

2. — ANN ENE MAD. — Dallet omp, va Doue, hag a-bred e vezomp tonellet gant traou goullo ann douar. Pa zellann piz ouz-in va-unan, neuze e welann n'en deuz great hi-koaz den e-bed gaou ouz-in; dre-ze n'em euz nep gwir ahek d'en em glemm enn hoc'h enep.

Kentoc'h e tle ann holl draou krouet en em zevel a-enep d'in, o veza m'am euz gwall bec'het aliez enn ho kenver. Evid-oun-me eta ne dleann kaout nemet mez ha dispriz; evid-hoc'h-hu avad, meuleudi, enor ha gloar.

Ma n'en em lakaann ket e doare vad da c'hoantaat e venn disprizet ha dilezet

gant ann hell, da c'hoantaat e ve great nep stad ac'hanoun, birviken anez va ene na hello kaout ar gwir heoc'h nag ann nerz en deuz ezomm; birviken anez va c'haloun ne oufe beza sklerijennet na heza a-unan gan-e-hoc'h evit mad.

### EVIT HOR C'HELENN.

Ann hini a hell gwelet e diabars he galoun dirak Doue ha gant sklerijen ar wirionez, hen-neza a zeu buhan d'en em zisprizout a-grenn he-unan, rak heb ar c'hras ne gav enn-han he-unan nemet breinadurez; ha neuze e leac'h klask ann enorioù hag ar meuleudiou, ne zell nemet ouz he baourentez he-unan; n'enz tra gwelloc'h a-enep stambouc'h ar galoun, gwasa poan zo er bed ! Evit-han da veza izeleet ha disprizet, n'en em glemm ket, ne zao drouk e-bed enn-han. Anaout a ra n'en deuz nep gwir abek d'en em glemm, ha seul vui e tisprizer anezhan, seul vui a ze en em zispriz he-unan, rak e pep tra ne zell nemet oc'h Doue, ne zell tamm oc'h ann dud. Lavaret a ra evel ma lavaraz Job : *mar fell d'in en em zidamall, va genou a gomzo em enep; ha mar klaskann diskouez ez ounn direbech, ne rinn nemet diskouez ez ounn kabluz.* Goude-ze, o veza ma'z eo mantret he galoun gant ar

c'hlac'har, e tro ho ene etrezek he Zoue trugarezuz-meurbed, e ped he Dad a zo enn env, da gaout trucz ouz he vugel paour : *pec'het em euz*, eme-z-han, *na petra rinn-me, Salver ann dud? Perak hoc'h eus-hu lekeat brezel da zevel etre-z-hoc'h hag etre-z-oun? Perak ez ounn-me deuet da gaout drouk ouz-in va-unan? Perak ne lamit-hu ket va fec'hed diganen? Perak ne lamit-hu ket va fallagriez? Setu me o vont da gousket e-mesk al ludu, ha p'am c'hlaskot diouz ar mintin, ne vezo mui ac'hanoun!*

Euruz eo ann hini en em damall he-unan, rak distaolet e vezo he bec'hejou diwar-n-ezhan! Euruz eo ann hini en em laka el leac'h izela, rak lavaret e vezo d'ezhan : *savit hueloc'h.*

---

## EIL GENTEL HA DAOU-UGENT.

**Arabad eo klask peoc'h ar galoun e-touez ann-dud; n'ema ket enn ho zonez.**

1. — Jezuz-Krist. — Va map, ma harpit peoc'h ho kaloun war eunn den-bennag, o veza m'en em blijit ann eil d'egile, e viot enn eukrez hag e nec'h. Eun enep, mar troit ho kaloun etrezek ar wirionez beo bepred, etrezek ar wirionez

a zo a viskoaz hag a vezo da viken, neuze ne vezo ket mantret ho kaloun gant ar c'hlac'har, petra-bennag e varvfe ho mignoun pe ez afe kuit diouz-hoc'h.

War-n-oun eo e tle heza diazezet ar garantez hoc'h euz evit ho mignoun, hag evid-oun eo e tleit karet kemend hini a gav d'e-hoc'h a zo mad hag a garit stard er bed-man. Hep-d-oun ar garantez ne dalvez netra ha ne hell padout pell amzer. N'euz karantez gwirion na glann e-bed, ma ne d-ounn ket ar skoulm a stard anezhi.

Bez' e tlefac'h heza distag dioc'h pep karantez er hed-man, distag a-walc'h evit c'hoantaat beva hep nep darempred gant ann dud, ma ve ann den evit heva evel-se.

Seul vui ma pella ann den dioc'h frealzidigez ar hed, seul vui a ze e tosta oc'h Doue. Seul vui ma teu da welet e diabars he galoun, seul vui mac'h ansav ne d-eo netra auezhan he-unan, seul vui a ze anu deo a zao war-zu Doue.

2. — Ann hini a laka eunn dra vadbennag war he hano, hen-nez a vir oc'h gras Doue da zont davet-han, rak

gras ar Spered-Santel a glask atao ann neh a zo izel he galoun.

Ma oufac'h-hu en em hrizout kement ha netra, hag en em zistaga dioc'h pep karantez oc'h ann holl draou krouet, neuze e skuilfenn grasou stank war-n-hoc'h. Pa droit ho taoulagad da zellet oc'h ann traou krouet, ez it a gaz d'ho Krouer.

Deskit eta en em drec'hi e pep tra dre garantez evit ho Krouer, ha neuze ec'h hellot dont da anaout ann Aotrou Doue. Eunn dra hep-ken, pegen disterbennag eo, a bella diouz-hoc'h ar mad dreist pep mad hag a zaotr hoc'h ene, mar c'hoantait anezhi ha mar karit anezhi dreist-penn.

### EVIT HOR C'HELENN.

Dre ar feiz pep tra a zeu da veza santel, dre-z-hi ne d-a netra da goll, netra nemet ar pec'hed. Ne vir ket ouz-omp d'en em garet ann eil egile; enn euep, n'euz tra strisoc'h eget gourc'hemenn ann Aviel : *en em garomp ann eil egile*, a lavar dalc'h mad ann Abostol sant Iann. *Ann hini n'en deuz ket ar gwir garantez, hen-nez a zo-choum er maro; ne anavez ket Doue*, rak

*Doue a zo karantez*. Enn nozvez ma oe debret ar goan Fask, ha ne welomp-ni ket ann diskibl muia karet oc'h harpa he benn war galoun Jezuz? Hor c'harantez evelato, mar d-eo glanu, a dle dont digant Doue ha beza dioc'h ma fell d'ezhan e ve. Ne d-eo mui neuze eur seurt karantez evit ann traou kronet, eur seurt karantez a nec'h hag a enkrez ann ene enn eur dremen; bez'ez eo eunn dra-bennag a Zoue he-unan, eunn dra evel-d-han ha ne dro na ne zistro ket, eunn dra hag a zigas ar peoc'h. Diwallit oc'h pep karantez a zaotr peoc'h ar galoun. Tra e-bed ne dle beza karet gan-e-omp, nemet miret a-grenn a rafemp gourc'hemennou Doue. Bez' e tleomp beza bepred e-tal da c'houzanv a galoun vad ann traou diesa pa c'hoarvezont gan-e-omp, me lavar pa'z a hon tud digan-e-omp, pe vez hor mignounez o pellaat diouz-omp, hag oc'h-pennze, pa varvont. Bez' e tleomp bepred derc'hel sonj euz ar pez a lavar ann Abostoll : *ne fell ket d'e-omp, va breudeur, e vec'h hep gouzout ar pez a zell oc'h ar re a zo kousket, evit na zeuot ket d'en em nec'hi, evel ma ra ann dud n'ho deuz esperans e-bed. Rak mar kredomp ez eo maro Jezuz, hag ez eo savet euz a varo da veo, e tleomp kredi ive e kaso Doue gant Jezuz ar re a vezo kousket enn-han.* Ann dra-man war-lerc'h a leveromp d'e-hoc'h goude klevet ann Aotrou : *ni a*

*zo beo hag a zo miret beteg he zonedigez, ne-d'aimp ket a-raok ar re a zo kousket. Rak, pa c'hourc'hemenno ann Arc'hel, pa vezo klevet he vouez, pa vezo klevet soun trompill Doue, neuze ann Aotrou he-unan a ziskenno euz ann env, hag ar re a vezo maro e Jezuz-Krist a zavo da genta. Enn ho goude, ni a zo beo hag a vezo bet bete neuze, ni a vezo savet gant-ho er goabrennou, a-raok Jezuz-Krist, e-kreiz ann envou, hag er c'hiz-ze e vezimp gant ann Aotrou evit-mad. En em frealzit ann eil egile gant ar c'homziou-ze.*

---

## TREDE KENTEL HA DAOU-UGENT.

**A-raok ar gwiziegez fall euz ann dud.**

1. — JEZUZ-KRIST. — Va map, arabad eo e rafac'h stad na van euz a gomziou kaer ann dud, rak rouantelez Doue n'ema ket er c'homziou; er furnez hag er mad eo ema. Selaouit va c'homziou-me, entana a reont ar galoun, skleraat a reont ann ene, digas a reont ennhan ar c'hlac'har hag ar gwir frealzidigez.

Diwallit nep tro na lennfac'h va Skritur sakr evit dont da veza lakeat den fur ha gwisiek; poanit da drec'hi ho techou fall, rak talvoudekoc'h e vezo d'e-hoc'h ober kement-se eget anaout meur a draziez a zo.

2. — Pa ho pezo lennet, pa ho pezo desket eunn taol traou, e vezo red, kaer ho pezo, dont d'ar penn kenta euz a bep tra.

Me eo a ro ar gwir skiant d'ann den hag a sklera spered ar .vugaleigou muioc'h eget na oufe ober ann dud. Oc'h piou-bennag e komzann-me, hen-nez a vezo fur hep-dale hag a ielo war gresk er vuez a c'hras. Gwaz a ze d'ar re a glask deski kalz a draou gant ann dud ha n'en em lekeont nemeur e poan da glask ann dro d'am servicha me!

Eunn amzer a vezo, e vezo gwelet Mestr ar Vistri, Doue ann Elez, o tont da c'houlenn digant pep-hini petra a oar, da lavaret eo, Jezuz-Krist o tont da furcha kaloun ann dud. Neuze eur goulou gant-han enn he zourn, neuze *e klasko piz e pep korn tro e Jeruzalem;* neuze *e vezo dizoloet kement tra*

*zo kuzet enn amc'houlou;* neuze ive teod ann dud n'en devezo digarez ebed.

3. — Me eo a zao enn eunn tenn ann hini a zo izel he galoun; dre-z-oun e teu da veza gwiziekoc'h er gwirionesiou sâkr eget na oufe beza eunn all, ha pa ve bet dek vloaz er skolachou. Me a zesk anezhan hep na glever trouz va c'homziou, heb oher dael, hep tregas na fouge, hep striv na kabal.

Me eo a zesk d'ann dud disprizout traou ann douar, ober fae euz ar madou a dremen, klask madou ann env, ar madou a bado da viken; me eo a zesk d'ezho ho c'havout mad Me eo a zesk d'ann dud tec'het dioc'h ann enoriou, gouzanv pep dismegans, lakaat enn-oun pep fisians hep c'hoantaat netra all ebed nemed-oun, ha va c'haret stard dreist kement tra zo.

4. — Oc'h va c'haret a greiz ho c'haloun, meur a hini ho deuz desket traou ann euv; eunn dudi e oa klevet anezho o komz euz ann traou-ze. Kerzet ho deuz luhanoc'h eun hent ar mad oc'h en em zilezel e pep tra, eget n'ho divije great

o trei ho spered war-zu ann traou huela zo.

Da lod e lavarann traou a zell oc'h ann holl, da lod all e lavarann traou a zell out-ho ho-unan hep-ken. Da zarn zo en em ziskouezann sioul evel eur skeud pe evel eur c'horf-bennag; da zarn all e tiskleriann sklear-meurbed ann traou ne oar den nemed-oun.

Pep ger a lenner el levriou a zo hevel d'ann dud holl; ann holl evelato, goude lenn, n'int ket desket kement ha kement, o veza ma'z eo me eo a zesk ar wirionez d'ar galoun, o veza ma furchann bete diabarz ann ene ha ma welann pep menoz; me eo a zoug ann den d'ann oberiou mad, ha rei a rann da bep-hini hervez ma plij gan-en.

## EVIT HOR C'HELENN.

Meur a hini en em skuiz hag en em laka e poan evit dont da veza gwiziek. *Me am euz gwelet*, eme ar Furnez, *ez oa ive kement-se moged, labour ha poan spered.* Na petra dalvezo d'e-hoc'h anaout traou ar bed-man, pa ne vezo mui netra anezhan? D'ann deiz diveza ne vezo ket gou-

lennet ouz-hoc'h petra 'ho pezo desket; goulennet e vezo petra 'ho pezo great. *N'euz gwiziegez e-bed e-kreiz ann ifern, war-zu enn-han e kerzit buhan.* Paouezit eta eul labour ne dal netra.

Piou-bennag oc'h, gouezit ervad hoc'h euz, siouaz d'e-hoc'h, poaniet da zevel ar wezen a daol ar frouez a varo. List ar wiziegez a zigas stambouc'h ar galoun, list *ar wiziegez a ra d'ann den en em c'houeza.* En em roit holl da gaout ar wiziegez a ra d'ar galoun beza izel ha santel; en em roit holl da gaout *ar garantez a ro skouer vad.* Deskit en em izelaat, anavezit ne d-oc'h netra, netra nemet breinadurez. Neuze e teuio Doue d'ho kavout, digas a rai he sklerijen d'e-hoc'h, diski a rai d'e-hoc'h, e diabarz ho kaloun, ar wiziegez santel-ze diwar-benn e lavare Jezuz-Krist : *Ho meuli a rann, va Zad, Aotrou ann env hag ann douar, o veza m'hoc'h euz kuzet ann traou-ze oc'h ar re fur hag o veza m'hoc'h euz diskleriet anezho d'ar re vihan.*

---

## PEDERVED KENTEL HA DAOU-UGENT.

**Arabad eo d'ann den en em luzia gant traou ar bed.**

1. — JEZUZ-KRIST. — Va map, mad e ve ne oufac'h ket petra eo meur a dra

zo; *bez' e tleit beza evel pa vec'h maro war ann douar, evel pa ve maro ar bed holl evid-hoc'h.* Red eo ive d'e hoc'h distrei ho tiskouarn dioc'h kalz a draou, hag en em rei keotoc'h d'ar pez a zigas ar gwir heoc'h d'ar galoun.

Gwell eo distrei ho taoulagad dioc'h ann traou a zisplij d'e-hoc'h, ha lezel pep-hini da gredi evel ma karo, eget ne d-eo ober dael. Ma vec'h hu e-leal enn' euno tu gant Doue, ma ve bepred he varnedigesiou dirak ho taoulagad, e ve easoc'h a ze d'e-hoc'h gouzanv ho poaniou mar teufac'h da veza trec'het.

2. — ANN ENE MAD — Aotrou, va Doue, petra zo ac'hanomp-ni! Gouela a reomp pa vezomp o koll madou ar bed; poania ha redek a reomp evit gounid eunn dra zister, ha ne zalc'homp stad e-bed euz a goll ann ene, pe dihana, mar talc'homp stad ne d-eo nemet a veac'h ha re zivezad, siouaz d'e-omp!

Teurel evez a reomp oc'h ar pez ne dal netra pe a dal ocbeud a dra, hag ez omp dievez e-kenver ar pez a zo red dreist-holl; rak trei a reomp eaz hor

spered war-zu ann traou a-ziaveaz hag eu em rei a reomp d'ezho a galoun vad, pa ne fell ket d'e-omp dont a-bred enn-omp hou-unan.

## EVIT HOR C'HELENN.

Ma oufac'h e ve red d'e-hoc'h mervel warc'hoaz, pe seurt van a rafac'h-hu euz a vadou ann douar hag euz ar pez a reer hag a lavarer enn-dro d'e-hoc'h ? Gouezit ervad : mervel a reot warc'hoaz, rak ar vuez ne d-eo ket hirroc'h evit eunn dervez. Bezit eta a-vreman e-c'hiz ma karfac'h beza, pa zigoro dira-z-hoc'h dor ar vuez a bado da viken. Ne d-eo ket ar wiziegez nag ar madou na netra euz a gement zo er bed, eo a vezo mad d'e-hoc'h, pa zeuio Doue d'ho parn. Neuze ne gasot gan-e-hoc'h dira-z-han nemet ar pez ho pezo great. *Goude beza great eunn eost founnuz-braz, eunn den pinvidik a lavare enn-han he-unan : Na petra rinn-me? N'am euz leac'h e-bed evit dastum ann edou-ze holl. Ha neuze e lavaraz : Setu petra a rinn. Diskar a rinn va zolierou, sevel a rinn re all brasoc'h, hag e tastumminn enn-ho va eost ha va holl vadou. Ha neuze e livirinn d'am ene : Va ene, kalz a vadou hoc'h euz miret evit meur a vloavez; chanit breman, debrit, efit, grit tinel vad.*

*Hogen Doue a lavaraz d'ezhan : Den diskiant ma'z oc'h, enn noz kenta-man e vezo goulennet hoc'h ene digan-e-hoc'h ; da biou e vezo ar madou hoc'h euz dastumet?*

*Setu petra a c'hoarvez gant ann den a zastum madou evit-han he-unan, gant ann den ne d-eo ket pinvidik dirak Doue.*

---

## PEMPET KENTEL HA DAOU-UGENT.

**Arabad eo kredi d'ann holl; eaz eo fazia enn eur gomz.**

1. — Ann ene mad. — *O va Doue, roit d'in nerz em enkrez, rak ar zilvidigez ne zeu ket a berz ann dud.*

Pet gweach n'am euz-me ket gwelet ne oa ket al lealded el leac'h ma kave d'in ez oa! Pet gweach am euz-me he c'havet el leac'h ma kredenn ez oa nebeuta!

Ne dal netra eta fisiout enn dud; silvidigez ar re vad a zo, o va Doue, ennhoc'h hep-ken. Binniget ra viot, Aotrou va Doue, e kement tra o c'hoarvez gane-omp. Dinerz hag edro omp, siouaz d'e-omp! Buhan e teuomp da fazia ha da drei diwar ann hent mad.

2. — Piou eo ann den en deuz kemend a aked hag a evez evit en em viret, e pep tra, dioc'h ann traou a-ziaveaz, ken na ve gweach e-bed na touellet nag enkrezet gant netra? Ann bini avad, Aotrou, a zo he fisians enn-hoc'h hag a glask ac'hanoc'h gant eur galoun eeun, hennez na gouezo ket ken eaz.

Mar teu he-man da gaout enkrez, mar d-ema e poan, n'euz fors peger braz-hennag e ve, c'houi ne zaleit ket da zikoania ha da frealzi anezhan, o veza na zilezit ket ar re ho deuz fisians enn-hoc'h heteg ann deiz diveza.

Dihaot eo kavout eur mignoun mad ha na bella ket diouz he vignoun pa stag ar boan out-han. C'houi hep-ken, o va Doue, a zo feal-meurhed e peb amzer; n'euz mignoun all e-hed eveldhoc'h.

3. —Na peger fur oa santez Agatha pa lavare : *Va ene a zo harp ha diazezet e Jezuz-Krist*.

Ma venn-me er stad-ze, ne venn ket nec'het ken eaz gant aouo rak ann dud, ne venn ket ker kizidik pa vezann flemmet gant teodadou ann dud. Piou a hel

anaout a-raok ann holl boaniou a zo o vont da c'hoarvezout? Piou a hell en em viret diout-ho? Mar bezomp gloazet aliez gant ar poaniou a ouiemp a dlie c'hoarvezout gan-e omp, penaoz ne vemp-ni ket gloazet gant ar re a c'hoarvez pa vezomp neheuta war evez?

Na perak, den reuzeudik ma'z ounn, n'am euz-me ket taolet muioc'h a evez? Perak em euz-me kredet ker buhan ar re all? Ni zo ganet, siouaz, euz a wenn ann dud, ni zo tud bresk ha sempl ha netra ken, petra-hennag ez euz hiniennou a gred hag a lavar ez omp elez.

E piou em bezo-me fisians, Aotrou? E piou nemet enn-hoc'h-hu? C'houi a zo ar wirionez, c'houi n'oc'h ket evit hor lakaat da fazia nag evit beza lekeat da fazia hoc'h-unan. Pep den avad a zo gaouiad, sempl ha dinerz, bresk hag edro dreist pep tra enn he gomziou; dre'n abek-ze e tleer a veac'h kredi d'ezhan da genta, petra-hennag e ve kavet gwir ar pez a lavar.

4. — Na fur oa ho kelenn pa hoc'h euz lavaret ez oa red en em ziwall dioc'h ann dud, rak *enn he di he-*

*unan, pep den zo enebourien tro-war-dro d'ezhan.* Na fur oa ho kelenn pa hoc'h euz lavaret ez oa arahad kredi d'ar re a lavar: *aman pe a-hont eo ema Jezuz-Krist.* Dre ober gaou ouz-in eo em euz desket kement-se; Doue ra viro na zeufe va folleutez da greski, ha plijet gant-han e venn evesiekoc'h diwar-vreman!

Tavit, eme unan-hennag, tavit war ar pez a lavarann d'e-hoc'h; hag endra ma tavann ha ma kredann ne oar den ar pez en doa lavaret d'in, setu ne d-eo ket he-unan evit tevel war ar pez en doa gourc'hemennet d'in. Mont a ra kuit diouz-in hag rak-tal ec'h en em werz he-unan ha me ive gant-han.

Va mirit, Aotrou, dioc'h ann dud dievez-ze ne d-int nemet distagerien-gaer, gant aoun na gouezfenn etre ho daouarn ha na zeufeun da oher evel-d-ho. Grit na d-aio euz va genou nemet komziou gwirion, freaz ha distak, ha distroit va zeod dioc'h kement gaou a zo. En em viret a rankann gant evez dioc'h ar pez ne d-ounn ket evit gouzanv a berz ar re all.

5. — Nag hen zo mad d'ann den evit kaout peoc'h ann ene, tevel diwar-benn ar re all, diwall da gredi re eaz da gement tra a glever, ha da ziskulia d'ar re all ar pez a zo bet klevet ! Nag hen zo mad d'ezhan digeri he galoun da nebeud a dud ha klask bepred ac'banoc'h, o va Doue, e'boui a well e diabarz ar galonn ! Nag hen zo mad d'ann den en em viret dioc'h komziou goullo ann dud ha c'hoantaat ma vezo great pep tra enn-han hag er-meaz anezhan, hervez ma plij gan-e-hoc'h, o va Doue !

Pegement e tleit tec'het dioc'h fougeou ar bed, mar fell d'e-hoc'h derc'hel gras Doue gan-e-hoc'h ! Arabad eo ive e c'hoantafac'h ar pez a denn menleudiou ann dud ; kentoc'h e tleit klask gant ar brasa aket ar pez a ra d'e-omp mont war wellaat ha beza birvidik evit ar mad.

Pegemend a dud ho deuz bet kalounad o veza ma'z int bet anavezet ha meulet re a-bred evit ho furnez ! Na pegen talvoudek eo bet da galz a dud kuzet ar c'hras enn bo c'haloun e-pad ar vuez gollidik-man, rak ne d-eo uemet temptasion ha brezel hed-da-hed.

EVIT BOR C'HELENN.

Arahad eo e lakafac'h ho fisians enn dud, rak ho diouerct a rankot a-bred pe zivezad. Ann den a zo sempl, dievez, edro, berboellik ha douget da ober pep tra evit he vad he-unan hep-ken. Evit ann distera tra e pella diouz he vignoun, evit ann distera gounid e sao enn he enep. Neuze e weler anezhan dioc'h ma'z eo e gwirionez. Karet a rea ac'hanoc'h evit-han he-unan hep-ken hag evit kaout digan-hoc'h ar pez en doa ezomm. Tec'hit, tec'hit dioc'h ar seurt mignouned fall-ze: he-man ho tilez hag egile a werz ac'hanoc'h. Ma ho pe ezomm anezho, e *kavfent holl ho digarez. Ar c'henta a lavar : Prenet em euz eunn tamm leve, red eo d'in mont d'he welet ; kavit mad va digarez, me ho ped. Eunn all a lavar : Prened em euz pemp koublad ejenned, mont a rann da welet hag hi a zo mad ; va digarezit, me ho ped. Eunn all a lavar : Emoun o paouez dimezi, dre-ze n'ounn ket evit mont gan-e-hoc'h.* Setu petra eo ar vignouned war ann douar !

N'euz nemed-hoc'h, o va Doue, ne zilezit ket ar re a gar ac'hanoc'h, ar re ho deuz fisians enn-hoc'h : emoc'h bepred enn ho c'hichen evit ho frealzi hag evit rei skoaz d'ezho. Ne skuizit morse o klevet ho hirvoudou, o selaou ho c'hlem-

mou, o sec'hi ho daelou, ker karantezuz oc'h. C'houi a ro skoaz d'ann hini a zo dispri-zet gant ann dud, d'ann den paour a reer fae anezhan; *c'houi, o va Doue, a ro skoaz d'ezhan pa vez gourvezet war he wele e-kreiz he boaniou, hag ho tiouarn eo a fich he wele d'ezhan, evit mac'h hello kaout didorr d'he boaniou.* Ha goude, pa vez peur-c'hreat gant ann den he bez-labour er vuez-man, neuze war-dro ann abardaez, e roit d'ezhan ar peoc'h a bado da viken.

## C'HOUEC'HVED KENTEL HA DAOU-UGENT

**Red eo d'e-omp laxaat hor fisians e Doue pa vezomp droux-preeget gant ann dud.**

1. — JEZUZ-KRIST. — Va map, dal-c'hit mad d'in ha likit ho fisians enn-oun. Na petra eo komziou ann dud, nemet komziou a ia gant ann avel, beb ober gaou oc'h mean e-bed? Mar d-euz enn-hoc'h abek da damall, sonjit e tleit c'hoantaat mont war well. Ma n'euz abek e-bed enn-hoc'h, sonjit e tleit gouzanv a galoun vad ar boan-ze evit Doue. Nebeuta tra a oufac'h-bu da ober eo

gouzanv a-wechou komziou trenk, pa n'oc'h ket c'hoaz evit gouzanv enkresiou braz.

Na perak hoc'h euz-hu kafounad evit ken nebeud a dra? Ha ne d-eo ket o veza ma'z oc'h c'hoaz douget da blijaduresiou ar c'hik, hag o veza ma rit stad euz ann dud muioc'h eget na dlefac'h da ober. Rak gant aoun na vec'h disprizet, eo ne fell ket d'e-hoc'h beza tamallet enn abek d'ho puez direiz, ha neuze e klaskit ho tigarez evit he golei.

2. — Sellit ouz-hoc'h hoc'h-unan gant muioc'h a evez, hag e welot ervad e vev c'hoaz ar bed enn-hoc'h hag e klaskit c'hoaz plijout d'ann dud. Rak dre'n abek m'hoc'h euz poan pa vezit izeleet ha disprizet evit ho faziou, dre-ze e tiskouezit ne d-eo ket ho kaloun izel e gwirionez na maro d'ar bed, hag ivez ne'd-eo ket maro ar bed evid-hoc'h. Selaouit va c'homziou, va map, ha neuze ne viot tamm e poan gant holl gomziou ann dud.

Ha pa vec'h drouk-prezeget kement ha ma hell drouk-prezek fallagriez ann dud, pe c'haou a hellfe ho c'homziou da ober d'e-hoc'h mar karfac'h lezel anezho

da vont e-bioù, evel eur hlouzen a ia gant ann avel? Ha bez' e vent-hi evit lakaat da goueza eur vleven hep-ken euz ho penn?

3. — Ann hini ne d-eo ket distag dioc'h traou ar bed, ann hini ne zonj ket e Doue, hen-nez a vezo enkrez war-n-ezhan mar bez tamallet. Eun enep, ann hini en deuz fisians enn oun-me, ann hini ne glask ket fisiout enn-han he-unan, hen-nez n'en devezo aoun e-hed rag ann dud. Rak anaout ha barn a rann kement zo hag ivez ann traou kuzeta; me a oar petra zo bet great, me a anavez ar re zo bet drouk-prezeget, me a anavez ar re a zrouk-prezek euz ar re all.

Kement zo bet lavaret, kement zo bet great, falvezet eo bet gan-en e vijent het lavaret hag e vijent bet great, *evit ma vije dizoloet kemend a zo kuzet e kaloun meur a hini zo*. Me eo a varno ann hini a zo kabluz hag ann hini a zo didamall; araok ervad ez eo falvezet d'in dizolei menosioù ho c'haloun da anaout petra int ho daou.

4. — Testeni ann dud hor laka aliez da fazia; va barnedigez-me a zo gwir,

padout a raio, ne zistroinn ket diwarn-ezhi. Peurliesa e vez kuzet va barnedigez; dibaot eo ar re a anavez anezhi e pep tra. Houn nez ne fazi morse ha ne bell ket ive beza lekeat da fazia, evit-hi da veza eur gwall varnedigez hervez ann dud diskiant.

Etrezek enn-oun eta e tleer trei, pa vezer o varn eunn dra-hennag; arabad eo d'ann den en em fisiout enn-han heunan evit-se. *Ann den fur ha mad a bep hent ne vezo ket nec'het, petrabennag a c'hoarvezo gant-han a berz Doue;* ha pa ve bêt tamallet e gaou, n'en devezo nemeur a boan.

Mar teu ar re all d'hen didamall gant gwir abek, ne vezo ket laouen dreist kemm evit-se, rak gouzout a ra ez eo me *a furch kaloun ann den hag he ziou groazel;* gouzout a ra ive ne varnann ket ann dud dioc'h bo gwelet na dioc'h ann diaveaz anezho. Aliez e kavann-me abek er pez a gred ann dud a zo da veza meulet.

5. — ANN ENE MAD. — Aotrou, va Doue, barner leal ha gwirion, kre ha trugarezuz, c'houi a oar peger sempl eo

ann den ha pegen douget eo d'ann drouk. Bezit va holl nerz ha va holl fisians, rak ne d-eo ket a-wale'h d'in e ve va c'houstians direbech. C'hoañ a anavez ar pez ne anavezann ket; dre-ze ez eo red d'in en em izelaat, pa gaver abek ennoun, hag e rankann gouzanv a galoun vad kement tra a damaller d'in.

Grit trugarez d'in, o va Doue, evit ken aliez a weach n'am euz ket great er c'hiz-ze. Plijet gan-e-hoc'h rei d'in a nevez ar c'hras, evit mac'h hellinn gouzanv kalounekoc'h eget n'am euz great betek ann deiz hirio. Hag evit gwir, evit m'am bezo trugarez digan-e-hoc'h, ez eo talvoudekoc'h d'in kaout ho krasou stank eget na d-eo kaout fisians e testeni va c'houstians, rak ne anavezann ket anezhi.

*Petra-bennag na rebech va c'houstians netra d'in, koulskoude ne d-ounn ket dibec'h evit se, rak den e-bed ne hello en em zidamall diraz-hoc'h, ma ne vez ket ho trugarez gant-han.*

## EVIT HOR C'HELENN.

*Bez' e viot euruz pa viot drouk-pedet, pa viot gwall-gaset, pa viot drouk-prezegek e gaou. En em laouenait neuze, tridit gant levenez, rak ho tigoll a vezo braz enn envou.*

Evid-omp da glevet kement-se, na ped gweach evelato ne vezomp-ni ket enkrezet gant komziou ann dud ha gant bo barnedigesion? N'omp ket evit gouzanv e vemp izeleet; bez' e fell d'e-omp beza meulet koustet pe gousto; bez' e fell d'eomp e ve great stad ac'hanomp. Dallet omp o veza ma c'hoantaomp kaout brud vad, hag ec'h ankounac'haomp Done hag be c'hourc'hemennou hag ive ann holl vadou a roio; hervez a lavar, d'ar re a vezo izel ho c'haloun. Setu petra a zigas ar stambouc'h a zao e diabarz hor c'haloun. Na petra ra se d'e-hoc'h beza droukprezeget, beza tamallet e gaou gant ann dud? Perak hoc'h euz-hu kemend all a boan hag a zrouk evit se? Hag aoun hoc'h euz-hu na dennfac'h war-n-hoc'h grasou re stank? E gaou eo ez oc'h tamallet; ha gwell e ve gant-e-hoc'h e vec'h tamallet gant gwir abek? Ma n'hoc'h euz ket great ar pez zo tamallet d'e-hoc'h, nag a draou fall hoc'h euz great ha n'euz hano e-bed anezho? Diskennit e diabarz hoc'h ene, hag e klevot eur vouez o sevel enn hoc'h

enep, gwasoc'h eget ne oufe ober ann dud. Ar re-man a davo; enn enep, mouez ho koustians a gomzo dirak ar Barner ma'z eot bremaik dira-z-han, pell dioc'h trouz ar bed, e-kreiz ann amzer-a davo da viken. Sonjit enn amzer spountuz-ze, ha neuze n'ho pezo enkrez e-bed gant ar pez a lavaro ann dud diwar ho penn.

---

## SEIZVED KENTEL HA DAOU-UGENT.

**Red eo e c'houzanvfemp ar poaniou gwasa zo evit gounid ar vuez a bado da viken.**

1. — Jezuz-Krist — Va map, arabad eo e teufac'h d'eo em zigalounekaat gant al labouriou emoc'h oc'h ober evit va gloar; arahad eo ive e vec'h trec'het gant ano eokresiou. N'euz fors petra a c'hoarvezo gan-e-hoc'h, ra vezo va c'homziou-me o krevaat hag o frealzi ac'hanoc'h. Me zo a-walc'h ac'hanoun va-unan evit ho tigoll enn tu all da gemeot zo.

Ne vezo ket hirr ho pennad-labour er vuez-mao, ho poaniou ne badint ket atao. Gortozit eunn nebeut hag a-benn nemeur e vezo torret nerz ho poaniou;

rak dont a raio eunn deiz ma paouezo pep labour ha peb enkrez. Bihan dra eo kemend a ia gant ann amzer ha ne bad ket pell.

2. — Grit ervad ar pez a rit, labourit stard em gwinien, ha me va-unan a vezo ho tigoll. Skrivit, lennit, kanit, klemmit, tavit, pedit Doue, gouzanvit kalounek ar pez a zao enn hoc'h enep Ne heller ket gounid ar vuez a bado da viken, anez stourm kalet er c'hiz-ze ha kaletoc'h c'hoaz.

Dont a raio ar peoc'h enn eunn' deiz a zo anavezet gant Doue hep-ken; *war-lerc'h ann deiz-ze ne zeuio ket ann noz*, evel ma teu war ann douar; dont a raio war he lerc'h eur sklerijen a bado keit ha Doue, eur sklerijen vraz-meurbed, eur gwir beoc'h hep paouez.

Neuze ne leverot mui : *Piou am distago-me dioc'h ar c'horf-man a varo?* Neuze ne griot mui : *Na pe geit zo ounn-me divroad*, siouaz d'in ! Rak neuze ne vezo ken euz ar maro, hag ho silvidigez a hado da viken; neuze n'ho pezo neb enkrez, bez'e viot el levenez hag

enn dudiou e-touez ar re euruz eun env.

3. — M'ho pe gwelet enn env ar c'hurunennou ho devezo ar Zent da viken! M'ho pe c'houi gwelet peger braz eo breman levenez ar re zo bet lekeat tud ne oa ket dleet d'ezho beva! Neuze e teufac'h dioc'h-tu d'en em izelaat beteg ann douar, hag e ve gwell gan-e-hoc'h senti oc'h ann dud holl eget na ve gourc'hemenn da eunn den hep-ken.

Neuze n'ho pe c'hoant e-bed da dremen ho puez enn dudiou, neuze e vec'h laouen o c'houzanv poaniou evit Doue, hag e kavfe d'e-hoc'h ez eo ho prasa mad beza evel netra-e-touez ann dud.

Ma oufac'h ervad ar gwirionezou-ze, ma vent-hi eat doun enn ho kaloun, penaoz e kredfac'h-hu en em glemm goude-ze na pa ve nemet eur weach hep-ken? Hag hen zo tra ziez da c'houzanv evit gounid ar vuez a bado da viken? Hag hen zo bihan dra gounid pe goll rouantelez Doue?

Savit eta ho taoulagad-war-zu ann env. Eno e welot ac'hanoun hag ive va

holl zent enn-dro d'in. Red eo bet d'ezho stourm kalet war ann douar. Breman emint el levenez hag enn dizoan; breman emint, hep neb aoun, er peoc'h, ha hez'e vezint da viken gan-en e rouantelez va Zad.

### EVIT HOR C'HELENN.

Pa gav d'e-omp ez eo pounner beac'h ar vuez-man, pa vezomp o vont d'en em rei d'ann doan, o veza m'az omp divroidi war ann douar, savomp neuze hon daoulagad da welet o c'houlaoui ann deiz ma'z aimp er-meaz a boan. Hag evit gwir, *ar c'horf marvel-man a ra bemdez war follaat; hogen ann ene distag dioc'h traou ar bed a zeu bemdez da nevezi.* Gortozomp eunn nebeut amzer, gouzanvomp hep klemm: tostaat a ra deiz ar peoc'h. *Poaniou bihan ar vuez verr-man a ra d'e-omp sevel dreist kemm, hag a ro d'e-omp eur c'hloar vraz-meurbed a bado keit ha Doue.* Pe vern d'e-omp-ni ar poaniou berr hag al labouriou dister euz ar vuez-man? Tremen a reomp; dre-ze *n'hon euz war ann douar* bro e-bed da choum eharz. *Jezuz a zo eat enn hon raok evit sevel d'e-omp eunn ti da choum e kear he dad, ha goude e teuio adarre hag e kaso ac'hanomp gant-han,*

*evit ma vezimp-ni ivez el leac'h m'ema he-unan.*

*O Jezuz, o va Zalver! Toc'horaat a ra va ene enn eur ho kortoz; c'hoant en deuz d'ho kaout evel ma c'hoanta ar c'haro kaout dour eien da derri he zec'hed.* Deut, va Jezuz, deut hep dale. Pa vezomp pell diouzhoc'h, *ni zo azezet e-kreiz ann devalijen hag e skeud ar maro.* Deut affo, Aotrou, grit ma lugerno ho sklerijen da ziskouez d'e-omp ann hent da vont d'ann env, e-c'harz tron Oan Doue. Eno, e-kreiz dudiou ar garantez hag al levenez a bado da viken, eno ar re euruz hag ann Elez ive a gan meuleudiou da Zoue santel teir gweach. Ha me, Aotrou, me zo bet dilezet *war ribl steriou Babilon, me a zo aman oc'h hirvoudi, dre ma teu d'in sonj euz a Zion.* Sec'hit ho taelou, va ene, ha selaouit. Ha ne glevit-hu ket a ziabell eunn trouz a ziskouez ema ho Pried o tont. Gortozit *c'hoaz enn nebeut amzer hag e welot anezhan;* enn nebeut amzer c'hoaz, ha goude-ze ne vezo mui netra evit ho pellaat diouthan.

## EIZVED KENTEL HA DAOU-UGENT.

**War vuez ar re euruz ha war boaniou ar vuez-mad.**

1. — ANN ENE MAD. — Nag hi a zo euruz ar re zo o choum e rouantelez Doue! O dervez sklear-meurbed a bado da viken! Dervez n'euz noz evit hen tevalaat! Dervez zo skleroet atao gant ar wirionez dreist-holl! Dervez euruz bepred! Dervez hep poan e-bed, hag a vezo bepred ann hevelep hini!

Plijet gant Doue e ve deuet ann deiz-ze ha ne ve mui netra euz a gement a ia gant ann amzer! Ema breman ann deiz-ze o lugerni èvit ar Zent, ha lugerni a raio evit-ho da viken. Evid-omp-ni, siouaz, ni zo e'boaz war ann douar, ni ne welomp ken anezhan nemet a ziabell bag evel dre eur mellezour.

2. — Ar re euruz enn env a oar petra eo ann deiz euruz-ze; bugale Eva war ann douar a hirvoud pell dioc'h ho bro, o veza ma'z eo ho buez c'houero ha kasauz d'ezho. *Deisiou ar vuez-*

*man a zo berr*, n'int nemet anken, poan hag enkrez. Hed he vuez, ann den a zo saotret gant eur spount a hec'hejou, dalc'het gant eur maread a dechou fall, nec'het gant aoun rak kalz a draou, ha karget a zoaniou. Distroet eo he spered gant he c'hoant da anaout pep tra, dallet eo gant kalz a faltaziou ffag a fals-kredennou; plega a ra dindan he veac'h-lahour, gwastet eo gant he zroukioulou, dinerzet eo gant ar plijaduresiou hag enkrezet gant ann dienez.

3. — Pegouls e paouezo ann holl hoaniou-ze? Pegouls e vezinn-me dihreder e-kenver sujedigez ann techou fall? Peur e teuio ann amzer, o va Doue, n'am hezo ken sonj nemet enn-hoc'h hep-ken? Peur ec'h hellinn-me en em laouenaat enn-hoc'h a greiz va c'haloun? Peur e vezinn-me dishual-kaer? Peur em bezo-me ar gwir frankiz a galoun? Peur e vezinn-me er-meaz a hep poan-spered hag a hep poan-gorf?

Peur e teuio ar gwir heoc'h, ar peoc'h ne zisteraio biken? Pegouls em hezo-me em diaharz hag em diaveaz eur peoc'h stard a bep tu? O va Jezuz c'houek ha

mad, peur ec'h hellinn-me ho kwelet? Peur ec'h hellinn-me gwelet gloar ho rouantelez? Peur e viot-hu d'in pep tra e kement zo? Peur e vezinn-me enn ho kichen ebarz ar rouantelez a zo bet savet gan-e-hoc'h a viskoaz evit ar re hoc'h euz karet muia?

Paour kear, divroad m'az ounn! Dilezet oono bet war ann douar, enebourien tro-war-dro d'in, brezel atao hag a bep tu, poaniou braz o staga ouz-in.

4. — Plijet gan-e-hoc'h va frealzi, den divroet ma'z ounn, siouaz d'in! Plijet gan-e-hoc'h terri nerz va foaniou, o veza ma'z a war-zu enn-hoc'h kemend a c'hoanta va c'haloun; rak kement tra a zigas ar bed evit va frealzi, a zo heac'h evid-oun. Me a c'hoanta beza a-unan gan-e-hoc'h evit ar gwella, ha n'ouno ket evit dont a benn a ze, kaer am euz.

Me garfe en em rei holl da draou ann env; hogen traou ar bed hag ive va gwall-ioulou digastiz a ra d'in plega war-zu ann douar. Dreist pep tra krouet, e karfenn sevel va spered war-zu ann env; hogen ar c'hik, kaer am euz, a ra d'in sujea d'ezhan. Er c'hiz-ze, den

reuzeudik ma'z ounn, ez euz atao hrezel em c'hreiz hag *em euz drouk ouz-in va unan*, rak endra ma c'hoanta va spered sevel, ar c'hik ne glask nemet ann traou izel ha displet.

5. — Nag a hoan am euz-me! Pa fell d'in sevel va ene war-zu traou ann env, setu e teu rak-tal ar c'hik ha kement zo oc'h he heul, d'am distrei dioc'h va feden. O va Doue, *na bellait ket diouz-in, na zilezit ket ho servicher pa vez drouk enn-hoc'h*. Strinkit ho luc'hed, skubit ar faltaziou a wask ac'hanoun, tennit ho pirou evit ma'z ai e-hiou d'in va enebour hag he droidellou.

Plijet gan-e-hoc'h trei etrezek enn-hoc'h va ene ha kemeut zo enn-oun, grit mac'h ankouanac'hainn kement tra zo er bed, grit ma tisprizinn ha ma pellainn diouz-in ann holl faltaziou a zigas aun techou-fall. Gwirionez a zo a viskoaz hag a vezo da viken, roit d'in nerz, enn aoun na zeufenn da veza tree'het gant nep seurt traou gwan. O va Doue, dudi ann eneou, deut enn-oun hag e tec'ho dira-z-oc'h kement tra louz a zo.

Ho pezet truez ouz-in, plijet gan-e-

hoc'h ive kaout trugarez em c'hen-ver, kelliez gweach ma savo em spered, e-pad va fedennou, eunn dra all-bennag ha n'eo ket c'houi eo, rak ansao a rann e gwirionez ez ounn dievez-meurbed, dre voaz, e keit ha ma pedann Doue. Aliez a weach ne vez ket va spered el leac'h ma vez va c'horf azezet pe enn he za; bez' e vezann peurliesa el leac'h ma'z ounn douget gant va sonjezonou.

El leac'h m'ema va spered, emoun ive; hag el leac'h m'ema ar pez a garann, eno e vez peurliesa va spered. Kenta tra a zeu em spered eo ar pez ounn douget da garet bag ar pez a zo boaz da blijout d'in.

6. — O Gwirionez santel, dre'n abekze hoc'h euz lavaret sklear : *El leac'h m'ema ho tensor, ema ive ho kaloun.*

Mar karann ann env, va spered a dro eaz war-zu traou ann env. Mar karann ar bed, e vezann laouen pa vez euruz ar bed, e vezann keuziet pa ne vez ket euruz. Mar karann ar c'hik, va spered a vez touellet aliez gant ar pez a billig ar c'hik. Mar karann ar spered, eunn dudi eo evid-oun sonjal enn traou a zell oc'h

ann ene; rak komz a rann a galoun vad euz ann traou a garann, ha klevet laouen a rann ive ar re a gomz anezho, hag ar sonj euz ann traou-ze a ia d'am heul e pep leac'h.

Euruz eo ann den a brenn dor he galoun oc'h ann holl draou kronet, dre garantez ouz-hoc'h, Aotrou; euruz eo ann hini a stourm out-han he-unan ha, dre nerz he spered, a voug enn he galoun holl c'hoantegesiou fall ar c'hik. Euruz eo ann hini a ra kement-se holl evit mac'h hello he ene glann kinnig d'e-hoc'h, Aotrou, he heden zantel. Euruz eo ann hini a ra kement-se evit mac'h hello mont gant ann Elez da gana ho meuleudiou, va Doue, goude en em zistaga enn he ziaharz hag enn he ziaveaz dioc'h kement tra a zo krouet.

## EVIT HOR C'HELENN.

Ar c'hlenvejou, ann ankenion, ar poaniou, ann temptasionou, ar c'hoant hon doug, kaer hon euz, da glask ann eurusded ne gavomp ket anezhi war ann douar; kement-se holl a ra d'e-omp, dalc'h mad, kaout sonj euz ann amzer

euruz-ze a bado da viken. Eno neuze, dioc'h ma tesk d'e-omp ar Feiz, ni hor bezo Doue he-unan, ni hor bezo ar gwir beoc'h bag ar mad dreist pep mad, ar mad a bado hep paouez, ar mad a c'hoantaomp gant holl nerz hon ene. Setu perak ar Zent a skuill daelou druz enn eur zonjal er chadennou pounner a zalc'h c'hoaz anezho war ann douar; setu perak ann Abostol sant Paol a lavar: *Me garfe e venn distag dioc'h va c'horf; evit ma'z afenn gant Jezuz-Krist.* Neuze ne vezo mui nag aoun, na daelou, na stourm; neuze e vezimp treac'h hag euruz evit mad. Mar tridomp gant levenez pa zeu enn hor c'haloun eunn elven hep-ken euz ar Wirionez dreist-holl, petra na raimp-ni ket pa welimp anezhi o strinka stank he lugern enn-dro d'e-omp? Mar d-eo ker mad d'hor c'haloun kaout karantez er vuez-man, peger mad 'ta ne vezo ket, pa hellimp terri hor sec'hed ebarz ar feunteun a garantez.

Ia, Aotrou, me garfe e venn distag dioc'h va c'horf evit beza gan-e-hoc'h da viken. Ar sonj-ze, hep netra ken, a ra vad d'am c'haloun; er sonj-ze eo ema va buez. Na petra eo ar bed evid-oun? Na petra en deuz-hen da rei d'in? *Pa'z edoun gant ar re a ioa o choum e Sedar, va ene a ioa divroad enn ho zouez.* Ho rouantelez, o va Doue, ho rouantelez; p'euz evid-oun leac'h all e-bed da choum

enn-han. Grit ma'z aio di ar paour keaz divroad-man, ha neuze *e verво ho trugarez da viken.*

---

## NAVED KENTEL HA DAOU-UGENT.

**Petra zo da ober pa zeu enn hor c'haloun ar c'hoant da gaout ar vuez á bado da viken. War ar madou a zo roet d'ar re a stourm kalounek er vuez-man.**

1. — Jezuz-Krist. — Va map, pa zigas Doue d'e-hoc'h ar c'hoant da gaout ann euruzded a bado da viken, pa c'hoanta hoc'h ene terri liammou ar c'horf evit gwelet va sklerijenn-me, n'euz enn-hi tevalijen e-bed, neuze e tleit digeri ho kaloun ha digemeret ar c'hoant santel-ze gant eur gwir garantez.

Meulit á greiz ho kaloun ann Doue mad a zo ken trugarezuz enn ho kenver; meulit Doue a zeu d'ho kavout gant karantez evit ho kalounekaat; meulit Doue holl-c'halloudek a ro nerz d'e-hoc'h; meulit anezhan gant aoun na zeufac'h da goueza war ann douar dindan pouez ho samm.

Ne d-eo ket enn abek d'ho spered na d'ho nerz eo e teu kement-se d'ehoc'h; dont a ra dre c'hras Doue en deuz zellet a druez ouz-hoc'h, evit ma'z eot war gresk er mad hag er furnez, evit ma teuot da veza izeloc'h a galoun, evit m'en em lekeot e doare vad da stourm adarre bag evit ma poaniot da veza a-unan gan en a greiz bo kaloun ha d'am servicha kalounek ba gant karantez.

2. — Va map, aliez e vez tan ruzglaou, bep moged avad ne weler flammtan e-bed o sevel d'ann neac'h. Evel-se ez euz hiniennou hag a zo entanet bo c'haloun dre ar c'hoant da gaout traou ann env, hag ar re-ze evelato n'int ket kuit dioc'h pep temptasion ha dioc'h pep karantez evit traou ar bed.

Rak-se ne labouront ket evit gloar Doue bep-ken e kement tra a c'houlennont ker stard digant-ban. Evel-se eo aliez ar c'hoant hoc'h euz evit traou ann env, ar c'hoant-ze a zo ker braz ha ker stard, war ho menoz. Rak n'euz tra vad na glann e-bed, pa vez great evit bor mad hon-unan.

3. — Goulennit digan-en ar pez a gav d'in a zo mad, ar pez a zigas gloar d'in; na c'houlennit ket ar pez a garit nag ar pez a zo mad evid-hoc'h, rak mar d-oc'h den fur ha den a skiant, e tleit karet va gourc'hemennou dreist pep tra ha miret anezho kent eget ar pez hoc'h euz c'hoant da gaout, kent eget kement tra a heller da c'hoantaat. Me a oar petra eo ho c'hoant, me a glev aliez hoc'h huanadou. A-vreman e karfac'h kaout ar c'hloar hag ar gwir frankiz ho deuz bugale Doue; tridal a rit o sonjal el leac'h m'ema ar re euruz da viken, o sonjal er Baradoz n'euz eharz nemet levenez.

Allaz! Ne d-eo ket deut c'hoaz ann amzer-ze. Eunn amzer all a vezo ive e-kreiz ar hrezel, e-kreiz al labouriou hag ar poaniou. Karet a rafac'h kaout ar mad dreist pep mad; n'oc'h ket evit he gaout a vreman, siouaz d'e-hoc'h! Me eo a zo ar mad dreist pep mad; *gortozit ac'hanoun,* eme ann Aotrou, *ken na vezo deuet rouantelez Doue.*

4. — Red e vezo d'e-hoc'h gouzanv c'hoaz meur a hoan war ann douar.

Frealzidigez ann env a vezo roet d'e-hoc'h a-wechou; koulskoude ar frealzidigez-zé ne vezo ket founnuz a-walc'h evit n'ho pe ezomm a netra enn he goude. Kemerit nerz hâ kaloun evit mac'h hellot oher ha gouzanv ar pez ne gar ket ann dud da oher ha da c'houzanv. Red eo d'e-hoc'h *en em wiska euz ann den nevez*, red eo e vec'h eunn den all.

Red eo d'e-hoc'h ober aliez ar pez ne garfac'h tamm, ha dilezel ar pez ho pe c'hoant da oher. D'ar re all e teuio pep tra da vad, hervez ho c'hoant; hag e-touez ann traou ho pezo c'houi c'hoant anezho, netra e-bed ne zeuio d'e-hoc'h da vad. Selaouet e vezo ar pez a lavar ar re all; euz ar pez a leverot-hu avad ne vezo great van e-hed. Roet e vezo d'ar re all ar pez a c'houlennint; evid-hoc'h-hu avad, kaer ho pezo goulenn, n'ho pezo netra e-hed.

5. — Ar re all a vezo hano anezho e-tonez ann dud, ha meulet e vezint gant-ho; ac'hanoc'h-hu avad ne vezo klevet hano e-bed. Fisians a vezo er re all evit oher ann dra-man-dra; evid-

hoc'h-hu avad den e-bed ne gredo ez oc'h mad da netra. Aliez a weach e viot nec'het gant kement-se; evelato e vezo talvoudek braz evid-hoc'h gouzanv ann traou-ze holl hep klemm. Er c'hiz-ze eo hag e meur a c'hiz all c'hoaz ez eo hoaz ann Aotrou Doue da welet, hag he zervicherien vad a oar en em zilezel hounan hag en em drec'hi e pep tra

Nep tro e-hed n'ho pezo hrasoc'h ezomm da vervel d'e-hoc'h hoc'h-unan, eget pa vezo red d'e-hoc'h gwelet ha gouzanv ar pez a zo a-enep ho c'hoant; dreist-holl pa vez gourc'hemennet d'e-hoc'h oher traou ne zereont ket ouz-hoc'h ha traou ne dalvezont netra d'e-hoc'h, war ho menoz. Hag o veza ma'z oc'h, dre ho stad, dalc'het da zenti oc'h eur mestr; o veza ne gredit ket derc'hel penn oc'h ann hini en deuz da welet war-n-hoc'h, dre'n abek-ze eo ez eo diez d'e-hoc'h oher dioc'h ma fell d'eunn all, heb oher netra a gemend a' fellfe d'e-hoc'h ober.

6. — Sonjit, va map, er madou a zeuio war-lerc'h al lahouriou-ze; sonjit ne vezo ket hirr ho poanion diwar-vre-

man; sunjit e vezn braz-meurhed ho tignll, ha neuze n'hn pezn leac'h e-bed da ganut pnan; enn enep, mad e vezn kement-se hnll da harpa stard ac'hanne'h evit gnuzanv hn lahnurinu a inul frank. Rak mar tilezit hreman a galnun vad hn c'hnantegesinu, hn pezn enn env pep tra dinc'h ho c'hnaut.

Hag evit gwir, enn e kavnt kement tra a garit ha kemeut tra a nufac'h da c'hnantaat Enn hn pezn ann hnll vadnu, ha n'hn pezn anun e-hed d'hn c'hnll. Enn ar pez a falvezn d'e-hnc'h da gannt, a vezn hepred ar pez a hiijn d'in; enn ne c'hnantant netra a gemend a ve ermeaz ac'hannun, na netra e-hed evid-hnc'h hnc'h-unan Enn, den ne hello derc'hel penn onz-hnc'h, den n'en em glemmn ac'hanne'h den ne helln sparla ac'hanne'h na sevel a-enep d'e-hnc'h. Kement hn pezn c'hnant da gaout, a vezn hnll dira-z-hnc'h war-eunn-dro; kement a garit a vezn roet d'e-hnc'h, hag hn kalnun e devezn he gwalc'h euz ann tranu-ze hnll.

Enn me rnin ar c'hlnar d'ann neh en devezo gnuzanvet dismegans; me roio

meuleudiou e-leiz d'ann hini en devezo skuillet daelou; me a lakai da azeza da viken war eunn tron em rouantelez-me, ann nep a vezo en em lekeat el leac'h izela. Dastum frouez a raio ann hini en devezo sentet, hag en em laouenaat a raio ann hini en devezo great piuijen; eno e vezo roet eur gurunen a c'hloar d'ann hini a zo het izel he galoun enn eur suja d'he vistri.

7. — N'euz fors pion a gomz, n'euz fors piou a c'hourc'hemenn, plegit a-vreman a galoun vad dindan dourn ke-mend hini zo. Evesait mad, va map: mar teu eur re da c'houlenn pe da lava-ret e karfe kaout eunn dra-bennag di-gan-e-hoc'h, n'euz fors piou int, pe hi ho deuz da welet war-n-hoc'h, pe hi a zo izeloc'h evid-hoc'h, pe hi a zo par d'e-hoc'h, arabad eo d'e-hoc'h sevel war hoc'h ellou; kentoc'h e tleit poania da oher pep tra evit-ho euz a greiz ho kaloun.

Ra glasko he-man ann dra-man, ra glasko hen-nez ann dra-ze; r'en em veulo darn enn dra-man, r'en em veulo darn enn dra-hont; ra dennint war-n-

ezho kant ha kant meuleudi; evid-hoc'h-hu a vad, arabad eo d'e-hoc'h en em laouenaat enn ahek da netra e-bed euz ann traou-ze; ne dleit en em laouenaat nemet oc'h en em zisprizout hoc'h-unan, oc'h oher penn-da-benn hag evit va gloar ar pez a blij d'in hep-ken.

Arabad eo e c'hoantafac'h ken tra nemet e ve Doue meulet hepred enn-hoc'h, *ken dre ho puez, ken dre ho maro*.

### EVIT HOA C'HELENN.

Ne oufed ket her lavaret re aliez : ar c'henta gourc'hemenn hag ann diveza, ann hini a zo enn-han ar gourc'hemennou all, eo en em zilezel a-grenn hon-unan hag en em rei holl d'ar pez a blij da Zoue. Evel-se, petra-bennag ne d-eo ket eunn dra berz, ha ma'z eo zo-ken eunn dra gourc'hemennet gant ann Iliz, kaout c'hoant euz ann euruzded a bado da viken ha *gouela e keit amzer ma'z emomp divroidi uar ann douar*, evelato e tleomp gouzanv hep klemm e-bed ha karet ar poaniou a zeu d'e-omp a berz Doue. Hag evit gwir, kement-se holl a zo mad evit hor silvidigez; dre-ze ive Doue a fell d'ezhan e vemp lekeat da baca ar boan

dleet d'hor pec'hejou; dre-ze ive Doue a ziskouez he drugarez hag he c'hloar.

Pec'herien ma'z omp, hor lod ivez a dleomp da gaout e poaniou ann hini en deuz dasprenet ac'hanomp. Diskibien da Jezuz-Krist, bez' e tleomp kerzet warlerc'h hor Mestr hag hor Skouer, enn eur zougen ar groaz: bez' e tleomp, evel-dhan, eva ar vestl beteg ar berad diveza. Den n'en devezo ar gurunen, anez stourm a-raok. *Evruz eo ann hini a c'houzanv ann temptasionou, rak goude m'en devezo gouzanvet, e teuio d'ezhan ar gurunen a vuez a vezo roet gant Doue d'ar re ho devezo karet anezhan.* Gortozomp ma seveno Doue he c'her ha bevomp e peoc'h war ann douar. Ar pez ne bad a zo berr, hag ann hini en deuz fisians e Doue ne gav nep tra ziez. Ra zeuio ar menoz-ze da rei nerz d'e-omp pa zeuomp d'en em zigalounekaat. « Endra m'emomp o skei » war gerrek ar vuez-man, eme sant » Krizostom, dourn ann Aotrou Doue » trugarezuz a daol d'e-omp euz ann neac'h » fard ann heor a ro d'e-omp fisians d'en » em zavetei. Ar re a oar en em zerc'hel » stag out-hi, ar re-ze a vezo tennet » nebeut a nebeut euz ar mor a boaniou » ma'z int beuzet enn-ban, hag a vezo » savet beteg ann env. »

## HANTER-KANTVED KENTEL.

**Ar re velkouiet a zo red d'ezho en em laxaat etre daonarn ann Aotrou Doue.**

1. — ANN ENE MAD. — Aotrou Doue, Tad santel, binniget ra viot a-vreman ha da viken, o veza ma'z eo bet great evel ma'z eo het falvezet gan-e-hoc'h, ha ma'z eo mad kement tra a rit. Ne d-eo ket enn-han he-nnan nag e den all e-hed, enn-hoc'h-hu hep-ken eo, o va Doue, e tle en em laouenaat ho servicher, o veza ma'z oc'h ar gwir levenez, o veza ma'z oc'h va fisians, va c'hurunen, va levenez ha va gloar.

*Ha bez' en deuz ho servicher netra nemet ar pez en deuz bet digan-e-hoc'h,* petra-bennag n'en defe ket gounezet anezho? D'e-hoc'h eo kement zo, hag ar pez hoc'h euz roet hag ar pez hoc'h euz great. *Me a zo paour, hag e poan a vihanik,* hag a-wechou va ene zo ankeniet ken na ouelann; a-wechou all va ene a zo spountet enn he greiz gant ar gwall-ioulou a wask anezhan.

2. — Va c'haloun e deuz c'hoant da

gaout al levenez a zigas ar gwir beoc'h; gonlenn a rann ouz-hoc'h, o va Doue, ar peoc'h a roit d'ho pugale ho deuz digan-e-hoc'h mezur ho eue enn ho sklerijenn hag enn ho frealzidigez. Mar roit d'in ar peoc'h, mar skuïllit em c'haloun al levenez santel, neuze ene hô servicher a gano laoueu enn eur ho meuli gant karantez.

Enn enep, mar pellait dioc'h va c'haloun, evel m'oc'h boaz da oher aliez, ho servicher ne vezo mui evit *redek enn hent euz ho kourc'hemennou,* en em strinka a raio d'ann daoulin evit skei war boull he galoun. Rak ne d-eo mui hirio ar pez ma oa deac'h na dere'hentdeac'h pa'z edo *ho sklerijen o lugerni war he benn ha pa o poa lekcat anezhan dindan ho tiouaskel, evit he zivall dioc'h ann temptasionou a ziroll war-n-ezhan*

3. — Tad gwirion hag a zo red da veuli bepred, denet eo ann amzer ma tleer gouzout petra dal ho servicher. Tad a zo red da garet, eunn dra reïz eo e c'houzanvfe breman ho servicher eunn dra-bennag dre garantez ouz-hoc'h.

Tad a zo da veza meulet da viken, anavezet hoc'h euz a viskoaz ar mare ma tle ho servicher heza trec'het e-pad eunn nebeut amzer enn he ziaveaz, evit beva atao gan-e-hoc'h er peoc'h euz ann ene. Setu deud ann amzer : red eo e ve disprizet, izeleet, goapeet eunn drabennag dirak ann dud ; red eo e ve diskaret gant he zrouk ioulou ha gant ar poaniou, evit sevel adarre gan-e-hoc'h, pa darzo eur sklerijen nevez, hag evit heza meulet enn envou.

Tad santel, er c'hiz-ze eo ez eo het falvezet gan-e-hoc'h e vije ann den, hag ar pez hoc'h euz lavaret a zo het great enn he genver.

4. — Gouzanv poaniou ha heza enkrezet er hed-man dre garantez ouzhoc'h, ken aliez gweach ha ma fell d'e-hoc'h, n'euz fors penaoz, n'euz fors a herz piou, setu ar c'hras a rit d'ho mignouned. Netra ne c'hoarvez war ann douar, heh eunn ahek-bennag hag aliez na ve bet araok gourc'hemenuet gan-e-hoc'h, o va Doue.

hoc'h, o va Doue.

*Talvoudek eo bet d'in, o va Doue, heza bet izeleet gan-e-hoc'h, evit*

*deski ho kourc'hemennou* hag evit pellaat dioc'h va c'haloun pep togentez ha pep stad vad a zalc'hann ac'hanoun va-unan. Talvoudek eo het d'in *beza bet goloet a vez,* evit lakaat ac'hanoun da glask heza frealzet gan-e-hoc'h kentoc'h eget gant ann dud.

Dre-ze ive em euz desket douja ho parnedigesiou a zo enn tu all da spered ann den, o va Doue ; digas a rit gant gwir abek hag e pep lealded enkrez d'ann den a zoujaus Doue kerkouls ha d'ann den difeiz.

5. — Ho trugarekaat a rann, va Doue, o veza n'hoc'h euz ket bet truez ouz-in e-kreiz va foaniou ; ho trugarekaat a rann o veza m'hoc'h euz skoet war-n-oun gant ho kwalen hirr, ha m'hoc'h euz digaset d'in poaniou hag ankeniou em diabarz hag em diaveaz.

Netra a gement zo er bed ne bell rei frealz d'in, netra nemed-hoc'h-hu, o va Doue, c'houi a hare ann eneou ; *c'houi a sko war-n-omp hag a wella d'e-omp; c'houi hor c'has d'ar bez hag hon tenn er-meaz anezhan. Setu ema ho*

*skourjez a-ziouc'h va fenn, hag ho kwalen o kelenn ac'hanoun.*

6. — En em lakaat a rann etre ho taouarn, Tad muia karet; plega a rann dindan ho kwalen a gastiz. Skoit war va diouskoaz, skoit war va fenn evit ma teskinn eeuna, hervez ma plij gan-e-hoc'h, ar pez ne d-eo ket eeun enn-oun.

Plijet gan-e-hoc'h e teufenn da veza eunn diskibl leun a zoujans Doue hag izel a galoun, eunn diskibl hevel oc'h ar re a ouzoc'h da ober, evit ma kerzinn e pep tra hervez ma plijo gan-e-hoc'h. En em lakaat a rann etre ho taouarn, ha kement zo enn-oun, evit ma plijo gan-e-hoc'h va c'hastiza, rak gwell eo gan-en beza kastizet er bed-man eget er bed all.

Bez' ec'h anavezit pep tra ha kement zo, hag ive ann traou ar re guzeta e kaloun ann den. Bez' ec'h anavezit ann traou a zo da zont abars ma vezont bet great; n'hoc'h euz neb ezomm e teufe den e-bed da gemenn pe da lavaret d'e-hoc'h petra a c'hoarvez war ann douar. Gouzout a rit petra a zo mad evit

va e'has war gresk er mad; gouzout a rit ive peger mad eo ann enkresion evit lemel mergl ann teehou fall a zo krog em eoe.

Grit ac'hanoun ar pez a gerrot hag hervez ma kavo d'e-hoc'h e vezo ar gwella; n'am dilezit ket eno abek d'am buez n'euz anezbi nemet pec'hejou; enn abek d'am buez a zo anavezet gan-e-hoc'h gwelloc'h ha sklearoc'h evit gant den all e-bed.

7. — Grit d'in ar c'hras, o va Doue, mac'h anavezinn kement a zo red a oufenn, ma karinn kement a zo red da garet, ma talc'hiun stad euz ar pez a zo talvoudek dira-z-hoc'h, ha ma tisprizinn ar pez a zo louz dirag ho taoulagad.

Mirit ouz-in da *brizout ann traou dioc'h ho gwelet*, mirit na lavarfenn petra int, goude klevet komziou goullo ann dud; grit mac'h anavezinn traou ann douar dioc'h traou ann env, enn eur zellet out-ho gant skiant ha furnez; grit ma klaskinn hepred ha dreist pep tra ober ar pez a blij d'e-hoc'h.

8. — Ann dud a fazi aliez, o veza ma pouezont aun traou hervez ho skianchou

a-za veaz; ar re a gar ar bed a fazi ivez, o veza ne garont ken nemet ann traou a welont. Ha gwelloc'h eo ann den pa vez great muioc'h a stad anezhan eget ne dal?

Neb a veul eunn den dreist-penn, hen-nez a zo eunn den fallakr hag a laka da fazia eunn den fallakr all; hen-nez a zo eunn den penn-avelek hag a zo oc'h ober goap euz a eunn all hevel out-han; hen-nez a zo eunn den dall hag a gas diwar he hent eunn den dall evel-d-han; hen-nez a zo eunn den klanv hag a lavar gevier d'eur c'hlanvour all. Hag evit gwir, meuleudiou er c'hiz-ze ne d-int mad ken nemet da ober mez d'ann hini a zo meulet. Rak evel a lavar sant Fransez: *Nemet ar pez ma'z eo dirak Doue, ez eo ann den ne d-eo netra ken.*

### EVIT HOR C'HELENN.

Kavout a ra d'e-omp a-wechou ez eo hon ene dilezet gant Doue, hep frealzidigez na sklerijen e-bed, e-kreiz ar poaniou, ann temptasionou hag ann enkresiou. Kredi a reomp neuze ema hon ene o vont

da veza trec'het gant-ho, dre ne welomp mui ann dourn a zo oc'h harpa ac'hanomp. Na petra a raimp-ni neuze ? Bez' e tleomp lavaret evel a lavaraz Jezuz-Krist : *va Doue, va Doue, perak hoc'h euz-hu va dilezet?* Bez' e tleomp ive gouzanv didrouz hor poaniou ha choum e-kreiz ann devalijen *ken na vezo tremenet ann noz, ken na vezo gwelet goulou-deiz o tarza.* N'euz tra gwelloc'h da greski hor feiz ; er stad-ze ann ene a zo evel pa ve maro : ien-sklaz eo, ne c'hoanta netra, hez' ema evel pa ve het lekeat enn eur bez. Kavout a ra d'ezhan ez eo distag dioc'h Doue, hag he nerz a zo ken dister ma'z ema e nec'h har war var e-kenver kement tra a c'hoanta.

Nag a c'hrasou a zeu war-lerc'h ar poaniou-ze, pa c'houzanvomp anezho hep klemm ha gant eur galoun izel ! Nag a bec'hejou a vez prenet dre c'hloasiou er c'hiz-ze ! Neuze e vez peur-c'hreat ennomp mister ar zilvidigez; neuze e gwirionez e teuomp da veza hevel oc'h Jezuz-Krist, gant ma vezo gwir ha kre hor feiz, gant ma livirimp heb ehana hag a galoun vad ar c'homziou-man : *Ia, va Zad*, kemeret a rann ar c'halir-man, bez' e fell d'in eva anezhan beteg ar berad diveza; *ia, va Zad, pa'z eo falvezet d'e-hoc'h e ve evel-se.*

## KENTA KENTEL HAG HANTER-KANT.

Red eo d'ann den ober ann traoa distera pa ne d-eo ket evit ober ar re huela.

1. — Jezuz-Krist. — Va map, ne d-oc'h ket evit kaout bepred eur garantez vraz evit ar mad hag evit ar furnez; ne d-eo ket ive hoc'h ene evit sevel bepred etreze Doue dre ar heden er stad ann uc'hela; rak o veza ma'z oc'h bet ganet er pec'hed, dre-ze ez eo red d'e-hoc'h a weehou ober traou dister, ha dougen a-enep d'e-hoc'h ha gant doan, beac'h ar vuez gollidik-man.

Keit ha ma viot er c'horf-man a rank mervel, c'houi ho pezo anken ha poan spered. Endra m'ema hoc'h ene stag ouz ho korf, ez eo red d'e-hoc'h eta hirvoudi enn abek d'ho korf hoc'h euz eur beac'h anezhan, hag a vir ouz-hoc'h d'en em rei hep paouez da draou ann eov, ha da zevel hoc'h ene war-zu Doue dre ar heden.

2. — Mad eo d'e-hoc'h neuze en em

rei gant eur galoun izel da labouriou ar c'horf hag en em ziskuiza oc'h ober mad-oberiou. Mad eo d'e-hoc'h gortoz gant fisians ma teuinn euz ann env daved-hoc'h; mad eo d'e-hoc'h gouzanv hep klemm, endra m'emoc'h war ann douar, ar zec'hor a zo enn ho kaloun, ken na zeuinn adarre d'ho kwelet ha da denna peb anken diwar-n-hoc'h.

Rak dre-z-oun, va map, ec'h ankounac'haot ho poaniou hag ho pe zo peoc'h ann ene. Digeri frank a rinn d'e-hoc'h dor ar Skritur sakr, evit mac'h hellot a-neuze *redek gant karantez enn hent euz va gourc'hemennou* enn eur lavaret : *Poaniou ar vuez-man ne d-int netra e-skoaz gloar ar vuez da zont a vezo roet d'e-omp.*

## EVIT HOR C'HELENN.

Trei hon ene war-zu Doue hag he garet, trei adarre hon ene etrezek enn-han hag he garet a nevez, setu aze ar Baradoz. Er bed-man, ann ene a zeu a-wechou da gaout ar gwir levenez ho deuz ar re euruz enn env. Neuze ann ene a zao dreist-han he-unan, neuze ez eo birvidik holl ha

karget a levenez, hag e lavar : *na peger mad eo d'e-omp beza aman!* A-henn nemeur, siouaz, e teu ar boan, red eo diskenn diwar menez Thabor ha kerzet enn hent euz ar groaz.

Euruz eo ann hini a oar choum e peoc'h, hep klemm hag heb en em zigalounekaat, pa vez dilezet hag enkrezet, pa vez he ene er zec'hor. Euruz eo ann ene a zo feal da Jezuz o vervel war ar groaz, hag a ia kalounek war he lerc'h war venez Kalvar ; euruz eo ann ene a zo azezet oc'h taol e-kichen he Bried hag a c'hoanta kaout he lod enn he boaniou, enn eur lavaret evel ann Apostol : *ha ni ivez, deomp ha marvomp gant-han.*

---

## EIL GENTEL HAG HANTER-KANT.

---

**Ann den ne dle ket kredi e vez e stad vad da gaout frealz digant Doue; neetoc'h e tle kredi ez eo da veza kastizet.**

1.—ANN ENE MAD.—N'euz netra ennoun, o va Doue, hag a va mad da gaout frealz digan-e-hoc'h, netra a gemend a ve mad d'ho lakaat da ziskenn em ene. Dre-ze ez oc'h eeun ha leal em c'henver,

pa'm dilezit e-kreiz ar baourentez hag ann anken; rak, ha pa hellfenn-me skuilla kemend a zaelou hag a zour a zo er mor, ne venn ket c'hoaz e stad vad da veza frealzet gan-e-hoc'h.

N'ounn mad eta da netra nemet da veza gwall-gaset ha kastizet, o veza m'am euz aliez drouk-c'hreat ha gwall-bec'het enn ho kenver. Evel-se, pa zellann piz ouz-in va-unan, e welann e gwirionez n'euz tra enn-oun a gemend a hellfe tenna war-n-oun ann distera euz ho frealzidigesiou.

C'houi avad, Doue trugarezuz ha mad, ne fell ket d'e-hoc'h ez afe da goll ar pez hoc'h euz great; hag *evit diskouez peger braz eo ho madelez e-kenver ar re a skuillit war-n-ezho ho trugarez*, c'houi a zeu da zigas dizoan d'ho servicher enn tu all d'ar pez a dal ha da gemend a oufe ar bed da rei.

Rak ho frealzidigez-hu ne d-eo ket evel frealzidigez ann dud.

2. — Ha petra am euz-me great, Aotrou, evit kaout lod euz a frealzidigez ann env? N'em euz sonj e-bed da veza

great enno dra vad-bennag; enn enep, hed ar weach ounn en em roet d'am gwall dechou hag ounn bet laosk da vont war wellaat. Gwir eo kement-se, n'ounn ket evit her nac'h; ma lavarfenn enn eur c'hiz all, c'houi a zavfe em enep-me, ha ne ve den eno eunn tu gan-en d'am difenn.

Nag a boan zo dleet d'in-me evit va fec'hejou! Gounezet em euz ann ifern hag ann tan ne baouezo nepred. Hen ansao a rann e gwirionez, ar pez zo dleet d'in eo ann dispriz hag ann dismegans; ne zere ket e venn lekeat e-touez ar re ho deuz doujans Doue.

Petra-bennag ma em euz poan o lavaret ann dra-ze, evelato ec'h ansavinn e gwirionez va fec'hejou em enep va-unan, evit mac'h hellinn gwelloc'h a ze tenna war-n-oun ho trugarez.

3. — Na petra livirinn-me, gwallbec'her ma'z ounn, siouaz! goloet ounn a vez. Va geuou ne d-eo evit lavaret nemet ar c'homziou-man : Pec'het am euz, Aotrou, pec'het am euz, ho pezet truez ouz-in, plijet gan-e-hoc'h disteurel va fec'hejou diwar-n-oun. *Gortozit*

*eunn nebeut gan-en evit mac'h hellinn gouela va fec'hejou abars mont d'ann douar a zo goloet a devalijen, d'ann douar a zo goloet gant skeud ar maro.*

Petra a c'houleonit-hu digant eur pec'her paour n'euz uemet gwall-dechou enn-hañ; petra a c'houlenoit-hu digantban ken oemet ma vezo he galoun mantret gaot ar c'hlac'har ha m'en em izelaio eno ahek d'he hec'hejou? Ano nep eo deuz eur gwir c'hlac'har, aoo nep a zo izel he galoun, heo-nez eo deuz fisiaos e vezo salvet, n'en deuz rehech e-hed mui enn he goustiaos, gouoid a ra a nevez ar c'hras en doa kollet. Dreze ano deo a vir oc'h Doue da asteon he vreao'h war-n-ezhan, ha oeuze Doue hag ann ene mad eo em gav ho daou evit en em boket er saotel aoo eil d'egile.

4. — Ar gwir c'hlac'har, o va Doue, a blij d'e-hoc'h, hag a zo eoo-hi eur c'houez vad kalz gwelloc'h eget ne d-eo ann ezaos a vez devet dira-z-hoc'h. Ar gwir c'hlac'har a zo eul louzou-mad; falvezct eo het d'e-hoc'h e vije lekeat war

ho treid sakr; *rak biskoaz n'hoc'h euz pelleet diouz-hoc'h ann hini a zo he galoun izel ha glac'haret.*

N'euz tra e-bed gwelloc'h a-enep koumnar enebour ar zilvidigez, eget ne d eo ar gwir c'hlac'har; gant-hi e vez trec'het ann holl dechou fall, gant-hi e vez lamet ann holl bec'hejou ho doa saotret hon ene diagent.

EVIT HOR C'HELENN.

Tud zo hag a c'hoanta re stard kaout frealz digant Doue; rak-se e teuont da veza nec'het, pa vez ar frealzidigez-ze lamet digant-ho. Koulskoude ar grasou-ze ne d-int ket dleet d'e-omp e nep kiz, rak Doue a ro anezho d'ann eneou a zo entanet dreist-holl gant tan he garantez, pe d'ann eneou a zo sempl c'hoaz, evit rei nerz d'ezho bepred hag ho lakaat e doare vad da c'houzanv poaniou ar hinijen. Red eo hepred *e tougfemp enn-omp mare Jezuz-Krist, evit ma vezo gwelet buez Jezuz-Krist enn-omp.* Petra ve ar boan dleet d'hor pec'hejou, petra ve ar mad hor be-ni da gaout, ma n'hor be netra da c'houzanv? Petra dalvezfe d'e-omp beza enkrezet, mar teufe pep gweach gras Doue da derri nerz hor poaniou ha da lakaat anezho da veza a-wechou gwelloc'h d'ann ene eget ne

d-eo holl dudiou ar bed? Ac'hano mp onunan, pec'herien ma'z omp, n'hon euz gounezet netra nemet ar c'hastiz; perak eta e falvezfe d'e-omp kaout a-vreman hon lod enn euruzded ann env?

Meulomp eta trugarez ann Aotrou Doue a zigas d'e-omp poaniou er vuezman evit hor miret dioc'h poaniou ar vuez all a bado da viken. Meulomp Doue, rak e-pad ma vevomp n'en deuz sonj euz ar pez a dleomp d'ezhan, nemet evit he ankounac'haat divezatoc'h da viken. Diskouezomp d'ezhan hon anaoudegez-vad, ha leveromp d'ezhan gant karantez ha gant eur gwir c'hlac'har enn hor c'haloun: *O va Doue, gwalc'hit mui-oc'h-vui va ene, n'euz nemet fallagriez enn-han; grit ma vezo glann a bep pec'hed, rak anaout a rann va fallagriez, ha va fec'hejou a zo bepred dirak va daoulagad.*

---

## TREDE KENTEL HAG HANTER-KANT.

**Doue ne ro ket he c'hrasou d'ar re a zo ho c'haloun stag oc'h traou ann douar.**

1. — JEZUZ-KRIST. — Va map, va gras-me a dal kalz a dra; ne fell ket d'ezhi e ve luziet gant traou ar bed na gant

frealzidigesiou ann dud. Mar fell d'e-hoc'h eta kaout ar c'hras, ez eo red e pellafac'h diouz-hoc'h kement tra a vir out-hi da zont daved-hoc'h.

En em dennit enn eul leac'h distro, ra vezo eunn dudi evid-hoc'h choum eno hoc'h-unan; na glaskit ket diviz gant den e-hed, kentoc'h e tleit pidi Doue gant feiz evit ma kendalc'ho ar gwir c'hlac'har enn ho kaloun ha ma vezo neat ho koustians.

Na rit stad e-bed euz ar hed, gwell en d'e-hoc'h en em rei holl da Zoue, rak ne oufac'h en em rei d'in hag ive da draou ann douar a dremen buan. Red eo d'e-hoc'h mont-kuit dioc'h ho kerent ha dioc'h ho prasa mignouned ha dioc'h ann dud a zaremredit; red eo d'e-hoc'h dioueret pep frealzidigez a herz ann dud.

Ann Abostol euruz Sant Per a lavar d'ar re a zo feal da Jezuz-Krist, *beva er bed-man e-c'hiz ma vent tremenidi ha divroidi.*

2. — Na peger braz e vezo fisians ann deu a zo o vont da vervel, ma n'eo ket he galoun stag oc'h netra er hed! Pa

vez sempl c'hoaz ann ene, ne oar ket petra eo en em zistaga dioc'h pep tra ; f'ag ann hini a bleg d'ar c'hik ne oar ket petra eo fraukiz ann den a dro he ene warzu Doue.

Mar fell d'ann den koulskoude en em rei e gwirionez da draou ann ene, ez eo red d'ezhan dilezel he vignouned hag he gerent, ha diwall out-han he-unan muioc'h eget oc'h den all e-bed. Ma vec'h evit en em drec'hi hoc'h-unan, e ve easoc'h a ze d'e-hoc'h beza treac'h d'ann traou all.

Oc'h en em drec'hi he-unan, ann den a c'hounid pep tra, rak ann hini a laka he galoun da suja evel-se, hen nez a zo e gwirionez treac'h d'ezhan he-unan ha d'ar hed, o veza ma teu ar c'hik da blega d'he skiant-vad hag he skiant-vad da blega d'in-me.

3. — Mar hoc'h euz c'hoant eta d'en em zevel er stad huel-ze, ez eo red d'e-hoc'h da genta digeri kalounek ho lahour ha skei gant ar vouc'hal oc'h troad ar wezen evit tenna ha disc'hrisienna euz ho kaloun ar garantez direiz hoc'h euz, hep gouzout d'e-hoc'h, ken evid-hoc'h

hoc'h-unan, ken evit ho mad hoc'h-unan, ken evit madou ar bed-man.

Diwar ar garantez fall-ze eo deuz aon deo evit-han he-unan, eo e sao eon he galoun ann darn vuia euz ann techou fall a zo rankout d'ezhao trec'hi ha disc'hrisienna anezho. Mar teu da oher peoc' ont-hi, mar teu da gas aoezhi da netra, rak-tal e vezo braz ar peoc'h enn he ene.

Ne d-enz nemeur a dud, siouaz, a ge-mend a laka ho foan holl da vervel d'ezho ho-unan ha da zisc'hrisienna a-grenn ho zechou fall; dre-ze ne hellont ket heza treac'h d'ar c'hik oa sevel ho spered dreist-ho ho unan.

Ann hini eta a fell d'ezhan kerzet gan-eh-me er gwir franklz a galoun, a zo red d'ezhan stourm oc'h he dechou fall ha distaga he galoun dioc'h pep tra krouet.

## EVIT HOR C'HELENN.

*N'euz dén evit servicha daou vestr; rak, pe e karo unan anezho hag en devezo kasoni oc'h egile, pe e talc'ho stad. euz ann eil hag e raio fae war egile.* N'omp ket eta evit servicha war-eunn-dro Doue hag ar bed. Buez eur c'hristen mad a

zo oc'h en em zistaga dioc'h sujedigez ar bed evit dont da gaout *gwir frankiz bugale Doue*. Ar c'hras a stourm enn-omp evit Doue, a-enep drouk-ioulou ar c'hik; ar re-man a zoug ac'hanomp da glask plijadu resiou ar bed. Er stourm kalet-ze, ne vez treac'h ann den nemet dre vervel d'ezhan he-unan, d'he c'hoantegesiou ha d'he zrouk-ioulou. Maro ar c'horf a zo ar stourm diveza etre ann den hag ar c'hras; gant ar maro ar c'hristen mad a zeu da veza treac'h evit ar weach diveza. Enn abek da ze eo e lavare ann Abostol sant Paol : *Piou am distago-me dioc'h ar c'horf marvel man*.

Poaniomp eta da vervel d'e-omp hon-unan; en em zistagomp a-grenn dioc'h ann douar ha dioc'h traou ann douar; en em zistagomp diouz-omp hon-unan evit beva e Doue, gant Doue hag evit Doue hep-ken. Na petra glaskomp-ni enn tu all d'ezhan? Ha n'ema ket enn-han kement tra vad a zo? Peur e teuio ann amzer mac'h hellimp *gwelet anezhan evel m'ema?* Peur e teuio ann amzer mac'h hellimp *kaout hor gwalc'h euz a Zoue hag euz he c'hloar vraz - meurbed?* Bez' e tleomp c'hoantaat e teufe buhan ann amzer-ze, rak neuze e vezo anavezet barnedigesiou Doue war-n-omp. Leveromp eta a greiz hor c'haloun, leveromp gant ar Profed David : *Peger reuzeudik ounn-me, o veza ma'z eo bet astennet ann amzer ma*

*vezinn divroad war ann douar! Bet ounn e-mesk ar re a ioa o choum e Sedar, ha va ene a ioa divroad enn ho zouez.*

---

PEDERVET KENTEL HAG HANTER-KANT.

---

**Diwar-benn ar pez a ra ar c'hras ha diwar-benn atizou hor c'haloun.**

1. — Jezuz-Krist. — Va map, likit hoc'h holl boan evit dont da anaout atizou ho kaloun dioc'h aliou ar c'hras; rak evit-ho da veza dishevel-kaer, koulskoude ez eo diez a-wechou anaout ar reman dioc'h ar re all, met nemet spered ann den a ve skleret gant Doue. Ann dud holl a glask ar mad, hag e kement tra a reont hag a leveront, e fell d'ezho oher eur mad-bennag; rak-se kalz anezho a fazi, o veza ma kredont e reont mad.

2. — Kaloun ann den a zo troidellou e-leiz enn-hi; touella a ra, gounid a ra kalz a dud, lakaat a ra anezho da fazia ha ne glask e pep tra nemet he mad he-unan. Ar c'hras avad a zo frank hag eeun; te-

c'het a ra dioc'h kement zo drouk da welet, ne glask tnuella den e-hed, nber a ra pep tra evit Doue hep-ken. lakaat a ra he holl fisians e Done, o veza ne denn nemet war-zu enn-han.

3 — Ann den ne fell ket d'ezhan mervel, na heza gwall-gaset, trec'het, izeleet; ne fell ket d'ezhan plega a galoun vad da nep tra. Gant ar c'hras avad, ann den a laka he bnan da drec'hi he wall-inulnu, da nber penn d'ar c'hik; karet a ra plega ha heza trec'het; ne fell tamm d'ezhan heza e frankiz, gwell en gant-han suja. Morse ne c'hoanta sevel dreist ar re all, ne c'hoanta nemet heza e lezen Doue, en em zerc'hel ha heva enn-hi. *Ema bepred e doare vad da blega izel hag a galoun vad da gement den a zo, dre garantez evit Doue.*

4 — Aun den hep ar c'hras a labour evit he vad he-unan hag a zell oc'h petra a c'houuid dioc'h ar re all. Ann den a zo ar c'hras enn-han a zell pisoc'h oc'h ar pez a zo talvoudek d'ar re all eget oc'h ar pez a zo mad ha talvoudek evithan he-unan.

5. — Ann den a gar heza ennret ha

doujet; ar c'hras avad a anavez ez eo da Zoue pep gloar ha peb enor.

6. — Ann den en deuz aoun da veza disprizet ha goloet a vez; ar c'hras enn enep a c'houzanv a galoun vad pep dismegans evit Jezuz-Krist.

7. — Ann den a gar heza dilahour hag ehana; ar c'hras avad ne oufe beza vak war-n-ezhi; staga a ra kalounek gant al labour.

8. — Ann den a glask dastum ar pez a zo mad ha kaer da welet, kasaat a ra ar pez a zo iskiz ha digompez; ar c'hras avad a gar ann traou ar re zistera, ne ra fae e-bed war ar pez a zo diez da c'houzanv, n'en em nec'h ket mar hez red en em wiska gant tammou koz dillad fall.

9. — Ann den ne zell ken nemet oc'h madou ar bed-man, en em laouenaat pe en em nec'hi a ra pa zeu da c'hounid pe da goll eunn dra-hennag, hag evit eunn drouk-komz ann distera, ez a drouk enn-han. Ar c'hras ne c'hoanta nemet ann traou ne dremenont ket, ne zell tammet oc'h ann traou a ia gant ann amzer, ne ra van e-bed evit koll anezho, hag ar c'homziou treuka ne d-int ket evit he

nec'hi, dre'n abek m'ema he zenzor hag he levenez enn env, el leac'h ne d-a netra da goll

10. — Ann den a zo tost d'he dra, gwell eo gant-han kemeret eget rei, ne gar nemet he vad be-unan; ar c'hras a-vad a zo karantezuz hag a gar mad ann holl, ne c'hoanta kaout netra evit-hi be-unan, laouen eo gant nebeut a dra, kredi a ra ez eo kalz eurusoc'h o rei eget o kemeret.

11. — Ann den hep ar c'hras a zo douget d'ann traou krouet, da hlijaduresiou ar c'hik, da stambouc'h ar galoun; ober hlijout a ra o prezek hag o tiviz Gant ar c'hras avad, ann den a dro warzu Doue ha war-zu pep mad; dilezel a ra ann traou krouet, tec'het dioc'h ar bed, kasaat a ra c'hoantegesiou ar c'hik; ne gar ket redek tu-ma tu-hont, dre m'en deuz mez o vont e-touez ann dud.

12. — Ann den a gar kaout frealz a herz ar bed; ar c'hras avad ne glask ken frealzidigez nemet e Doue hep-ken; sevel a ra dreist ann traou krouet, nag ar mad dreist pep mad a zo he holl zudiou.

13. — Ann den a ra pep tra evit he

c'hounid hag evit he vad he-unan, ne onfe oher tra evit netra; evit kemend a ra e kred en devezo kemend all hag oc'h-penn, e kred en devezo meulendiou pe eur mad all-heunag. Bez'e fell d'ezhan e ve great kalz a stad euz ar pez a ra hag euz ar pez a ro. Ar c'hras avad ne glask ket ann traou a dremen gant ann amzer, ne c'houlenn d'he digoll nemet Doue hepken, ne c'hoanta ken e-touez ann traou krouet nemet ar pez a zo red evit he c'has da gaout ar madou a bado da viken.

14. — Ann den a gar kaout kalz a gerent hag a vignouned, en em vugadi a ra diwar-benn he renk huel ha diwar-henn he wenn; lakaat a ra he hoan da hlijout d'ar re vraz ha d'ar re binvidik, meuli a ra ar re a zo hevel out-han. Ar c'hras avad a gar he enebourien, c'houeza ne ra ket enn ahek d'he mignouned a zo eur maread anezho; ne zalc'h nep stad euz ar renk nag euz ar wenn euz ann dud, nemet gwelloc'h eget ar re all e vent.

Ober a ra muioc'h a vad d'ar re baour eget d'ar re binvidik; muioc'h a druez e deuz oc'h ar re zo direbech ho c'haloun

eget oc'h ar re c'halloudek ; gwell eo gant-hi beza e-touez ar re a gar ar wirionez eget e-touez ar re fallakr ; alia a ra ar re vad da lakaat ho foan evit dont da gaout ann traou gwella a ro Doue ; kelenn a ra anezho da veza hevel e pep tra oc h Map Doue.

15. — Ann den a glemm buhan gant ar pez en deuz diouer anezho ha gant ar pez a zo diez d'ezhan ; ar c'hras avad a c'houzanv kalounek ann dienez hag ar baourentez.

16. — Ann den a ra pep tra evit-han he-unan ; mar stourm, mar kroz, evit he vad he-unan eo. Ar c'hras avad a gas pep tra da Zoue, o veza ma teu pep tra digant-han. Ne gav ket e d'ezhi e ve netra vad e-bed enn-hi, n'e deuz ket re a fisians enn-hi he-unan, ne ziviz ket, ne gav ket dezhi e ve gwelloc'h ar pez a gred he-unan eget ar pez a gred ar re all ; plega a ra enn he menosiou hag e pep tra dindan furnez ha dindan barnedigesiou Doue.

17. — Ann den a glask ann traou kuzet hag a gar klevet ann neventesiou ; bez' e kar en em ziskouez dirag ann holl ha gwelet gant he zaoulagad petra eo kalz

a draou zo; c'hoant en deoz e ve anavezet, ha bez' e fell d'ezhan ober ann traou a denn war-n-ezhan eoor ha meuleudiou. Ar c'hras ervad ne ra van euz ann traou nevez ha kaer da welet, o veza ma ten kement-se holl euz ano techou fall a zo gwall c'hrisiennet pell zo enn hor c'haloun. Hag evit gwir, n'euz netra war ann douar a gemend a ve nevez, n'euz netra a gemend a helfe padout pell amzer.

Ar c'hras eta a zesk d'e-omp oher penn d'ar c'hik, tec'het dioc'h pep fouge ha dioc'h pep gwall fisians eno-omp hoo-unao; deski a ra d'e-omp, pa vez izel hor c'haloun, kuzet kement tra zo da veza meulet ha karet; deski a ra klask e pep gwiziegez hag e pep tra ar pez a hell trei da vad ann holl hag ar pez a zo mad evit enor ha gloar Doue. Ne fell ket d'ezhi e ve meulet evit-hi he-unan oag evit ar pez e deuz great; oe c'hoanta netra ken nemet e ve Doue meulet evit ar madou a zo roet d'e-omp gant-han dre garantez.

18. — Ar c'hras-ze a zo eur sklerijen a zeu euz ann env hag a zo roet d'ann den gant Doue he-unan; dre-z-hi ec'h

anavezer e gwirionez ar re a zo karet gant Doue hag ar re a dle beza salvet da viken. Ar c'hras-ze eo a zao kaloun ann den diwar draou ann douar war-zu traou ann env ; dre-z-hi ann den a ioa stag oc'h c'hoantegesiou ar c'hik, a zeu buhan da veza distag a-grenn diout-ho.

Seul vui eta e vez ar c'hik gwasket ha trec'het, seul vui a ze e teu puilloc'h ar c'hras e kaloun ann den ; ha dre ar grasou nevez-se, ann den a ia bemdez war wellaat hervez lezen Doue.

### EVIT HOR C'HELENN.

Hervez kelennadurez ann Abostol braz sant Paol, ez euz enn-omp diou lezen a stourm ann eil oc'h eben : lezen ar c'hik a zalc'h ac'hanomp e sujedigez ar pec'hed, ha lezen ar spered a zalc'h ac'hanomp er mad dre nerz ar c'hras hon euz bet digant Jezuz-Krist. O veza ma'z eo hor c'haloun stag peb eil tro *oc'h ar c'hik hag oc'h ar spered a zo enebi oc'h enebi ann eil oc'h egile*, evel-se ni zo douget peb eil tro da ober ar mad pe ann drouk, da garet Doue pe ar bed. Ni a zo kaset etrezek ar c'hik gant ann drouk-ioulou a glask hep paouez touella ar re zantela ; tennet omp war-zu'ar spered gant ar c'hras ne

zilez a-grenn morse ar bec'herien ar re vrasa. Na petra zeuio da veza hon ene paour goude stourm er c'hiz-ze? Na pegement ne dlefe ket krena gant aoun rak ar pez a zeuio da heul ar brezel-ze? *Dre'n abek-ze eo,* eme sant Paol, *e klemm pep den evel* a rafe eur c'hreg *a ve o vont da wilioudi. Ha ni ivez, ni hon euz bet ar frouez kenta euz ar spered, ni a hirvoudenn-omp hon-unan, enn eur c'hortoz ma vezimp great bugale da Zoue ha ma vezimp distaget dioc'h ar c'horf-man.*

Eurusa deiz! Peur e teuio da c'houlaoui? Peur hon devezo-ni ar garantez a bado da viken hag ar peoc'h dudiuz a zeu war he lerc'h? *C'hoant am euz bet e teufe va c'horf da vreina, evit ma vezinn gant Jezuz-Krist. Va ene en deuz sec'hed euz ann Doue kre, euz ann Doue beo. Peur ez inn-me, peur e vezinn-me dirak Doue?*

---

## PEMPED KENTEL HAG HANTER-KANT.

**Pegen direiz eo ann den ha peger braz eo nerz ar c'hras.**

1. — ANN ENE MAD. — Aotrou, va Doue, c'houi hoc'h euz krouet ac'hanoun dioc'h ho skeuden ha dioc'h hoc'h heve-

ledigez, skuillit war-n-oun ho kras a zo ker hraz hag a zo red d'in da gaout evit va zilvidigez, hervez ma hoc'h euz lavaret. Skuillit-hi war-n-oun, evit mao'h hellinn trec'hi va gwall-ioulou a zo oc'h va c'has enn hent ar pec'hed evit va-c'holl.

*Rak kavout a rann em c'hik lezen ar pec'hed a zo a enep da lezen ar spered* hag am dalc'h e snjedigez hag am laka da blega peurliesa d'ar c'hoantegesiou ar c'horf. N'ounn ket evit oher penn out-ho, nemet dont a rafac'h d'am c'henuerza, o c'houeza em c'haloun tan ho kras santel-meurhed.

2. — Ezomm am euz euz ho kras, ezomm am euz a c'hrasou stank evit mac'h hellinn trec'hi va gwall-ioulou, rak ann den a zo *douget d'ann drouk a vihanik.*

Hag evit gwir, kaloun ann den a zo bet saotret dre hec'hed Adam, hag ann dud holl a zoug ar hoan dleet da bec'hed hon tad kenta. Dre-ze, va Doue, kaloun ann den ho poa great mad a hep hent, n'euz breman enn-hi nemet gwall-ioulou ha gwall-dechou eur galoun saotret; rak,

siouaz d'e-omp, ann den dilezet he-unan n'eu deuz ken dalc'h nemet d'ann drouk ha da draou ann douar.

Ann uerz a zo c'hoaz enn-han a zo hevel oc'h eur c'hlaouennik tan e-mesk al ludu. Setu petra eo skiant ann den; n'euz nemet tevalijen enn-dro d'ezhi. Bez' ec'h hell c'hoaz anaout ann drouk dioc'h ar mad, ar pez a zo gwir dioc'h ar pez ne d-eo ket, ha koulskoude ne d-eo ket evit oher penn-da-benn kement tra a gav d'ezhi a zo mad, o veza n'e deuz ket gwir sklerijen ar wirionez ha ne d-eo ket glann he c'hoantegesiou.

3. — Setu perak, o va Doue, ec'h en em blijann enn ho lezen, evel ma'z eo boaz ann den a glev mouez Doue enn he ene, o c'houzout ervad ez eo *mad ho kourc'hemennou; ez int gwirion ha santel*; difenn a reont pep drouk, deski a reont tec'het dioc'h pep pec'hed.

*Dre ar c'hik*, siouaz, *emoun dindan dalc'h lezen ar pec'hed*, o veza ma'z ann kentoc'h da heul va c'hoantegesiou eget da heul va skiant-vad. Dreze *e karfenn ober ar mad, ha n'ounn ket evit hen ober*. Dre-ze ivez em euz

aliez kalz a venosiou mad, hag o veza m'am euz ezomm euz ho kras da harpa va zempladurez, setu e teuann da laoskaat ha da goueza, pa e'hoarvez gan-en ann distera enehiez. Dre-ze ec'h anavezann hent ar mad hag e welann sklear a-walc'h petra zo red d'in da oher. Hogen, siouaz, o veza ma'z ounn dalc'het dindan beac'h va gwall-dechou, n'ounn ket evit en em zevel war-zu ann traou huela.

4. — O va Doue, na peger braz ezomm am euz euz ho kras evit oher ar mad, evit lakaat anezhi da dalvezout hag evit he c'has da benn! Rak anez kaout ho kras, n'ounn ket evit oher netra. *Pep tra a hellann enn-hoc'h, va Doue, mar teu ho kras d'am c'hennerza.*

O gras ann env! Hep-z-hi ann den ne d-eo ket evit gounid netra vad dirak Doue; hep-z-hi kemend a zo enn den a dle heza prizet evel netra Heb ar e'hras, Aotrou, ne dal netra dira-z-hoc'h ar skianchou, ar wiziegez, ar madou, ar gened, ann nerz, ar spered hag ar c'homziou kaer.

Hag evit gwir, ar re vad konls hag ar re fall ho deuz het ho lod digant Doue keit ha keit; ar re euruz avad, holl gwitihunan, ho deuz ar c'hras hag ar garantez; dre-z-hi ec'h anavezer ar re a vez kavet mad da gaout ann euruzded a hado da viken.

Beza profed, oher hurzudou, sevel he ene war-zu Doue dre ar heden a galoun, kement-se holl ne d-eo netra heb ar c'hras, ken huel eo. Ar Feiz zo-ken, ann Esperans he kement mad a zo, ne bljout ket d'e-hoc'h, va Doue, heb ar Garantez hag heb ar C'hras.

5. — O gras euruz-meurhed ! Dre-z-hoc'h e teu da veza pinvidik hervez Doue ann hini a zo paour a spered; dre-z-hoc'h e teu da veza izel a galoun ann hini a zo pinvidik hervez ar hed. Deuit, diskennit enn-oun, roit d'in a-bred ho frealzidigez gant aoun na zeufe va ene da fallaat, ker skuiz ha ken dizec'het eo.

Ho pidi stard a rann, Aotrou, grit ma vezint kavet mad dira-z-hoc'h! Ho kras hep-ken a zo a-walc'h d'in da gaout, ha pa n'am he netra all e-hed euz ar pez

am euz c'hoant. Pegement-bennag e venn-me temptet, pegen enkrezet-bennag e venn gant ar poaniou, n'em bezo aoun rak enkrez-e-hed, endra vezo ho kras gan-en.

Hi a zo va nerz, hi eo a zigas d'in kuzul ha skoazel. Krevoc'h eo eget va holl enebourien, furoc'h eo evit ann holl dud fur.

6. — Ar c'hras a zesk d'e-omp ar wirionez hag ive ar reolen a vuez; ar c'hras a zo sklerijen ar galoun, dizoan ar re zo enn anken, lakaat a ra pep nec'h ha peb aoun da dec'het, hor c'hennderc'hel a ra e gwir zoujans Doue ha digas daelou enn hon daoulagad.

Na petra ounn-me hep-z-hi nemet eunn tamm koat seac'h, eur penn-kef ne d-eo mad da netra ken nemet da veza taolet enn tan? *Ra vezo eta bepred, o va Doue, ho kras em raok ha war va lerc'h; grit ma teuinn dre-z-hi d'enn em rei hep paouez d'am oberiou-mad.* Me her goulenn digan-e-hoc'h dre Jezuz Krist, ho Map. — Evel-se bezet great.

## EVIT HOR C'HELENN.

Lezennou ar greden gristen a ziskouez d'e-omp ne d-omp nemet distervez, hag a ra d'e-omp anaout petra zo da ober evit en em viret dioc'h hor poaniou. Deski a reont d'e-omp ne hellomp, ac'hanomp hon-unan, ober netra evit hor silvidigez, hag ive *ec'h hellomp ober pep tra dre skoazel ann hini a ro nerz d'e omp*. Dre-ze eo e lavare sant Paol ar c'homziou kaer-man : *En em veuli a rinn e-kreiz va foaniou, evit ma choumo nerz Jezuz-Krist enn-oun. Ia*, eme-z-han, *en em blijout a rann e-kreiz va foaniou, rak pa'z ounn sempl, neuze eo ez ounn kre.*

Red eo d'e-omp prederia war gomziou ann Abostol, deski en em izelaat, anaout pegen dinerz omp ha heza euruz, kouls lavaret, dre'n abek ne d-omp netra ac'hanomp hon-unan. Pa hon devezo diframmet euz hor c'haloun pep stad vad a zalc'homp ac'hanomp hon-unan, neuze e tiredo founnuz ar c'hrasenn-hi. Ar peoc'h a vezo roet d'e-omp war ann douar, rak petra a hell tevalaat peoc'h ann hini en em ankounac'ha hag en em zispriz he-unan ? Petra a hell tevalaat peoc'h ann hini n'en deuz ken harp nemet e Doue ha ne d-eo stag nemet oc'h Doue ? *Peoc'h d'ann dud a fell d'ezho ober pep tra hervez*

*Doue!* Peoc'h d'ar re zo izel ho c'haloun! Peoc'h er bed-man; ha goude, ra ho devezo enn envou *ho gwalc'h euz a c'hloar!*

---

## C'HOUEC'HVED KENTEL HAG HANTER-KANT.

**Red eo d'e-omp en em zilezel hon-unan hag heulia skoner Jezuz-Krist enn eur zougen hor groaz ni ivez.**

1. Jezuz-Krist. — Va map, seul vui ec'h hellot tec'het diouz-hoc'h hoc'h-unan, seul dostoc'h a ze e vint nuz-in-me. E-c'hiz ma'z eo hraz ar penc'h e kalnun ann hini ne c'hnanta netra a-ziaveaz, evel-se ive ann hini en em zilez he-uuan a zn a-unan gant Doue.

Bez' e fell d'in e teskfac'h en em zilezel a-grenn hnc'h-unan, evit ma teunt da blega hep klemm hag a galnun vad da gement tra a falvezo d'in. Deut d'am heul, *me a zo ann hent, ar wirionez hag ar vuez.*

Me a zn ann hent a zo red d'e-hnc'h kerzet enn-han; me a zn ar wirionez a dleit

da gredi; me a zo ar vuez a dleit da c'hortoz. Me a zo ann hent ne d-eo ket evit kas da goll, ar wirionez n'eo ket evit fazia na lakaat da fazia, ar vuez a bado da viken.

Me zo ann hent eeun-tenn, ar wirionez dreist pep gwirionez, ar gwir vuez, buez ar re euruz, ar vuez a zo bet a viskoaz. Mar kerzit dre va hent ec'h anavezot ar wirionez, hag ar wirionez ho tenno a boan, hag ho pezo ar vuez a bado keit ha Done.

2. — *Mar fell d'e-hoc'h kaout ar vuez, mirit va gourc'hemennou. Mar fell d'e-hoc'h anaout ar wirionez, kredit enn-oun-me. Mar fell d'e-hoc'h beza mad ha fur a bep hent, gwerzit ar pez hoc'h euz. Mar fell d'e-hoc'h beza diskibl d'in, en em zilezit hoc'h-unan.*

Mar fell d'e-hoc'h mont d'ar vuez enruz, disprizit ar vuez-man. Mar fell d'e-hoc'h e vec'h savet enn env, en em izelait war ann douar. Mar fell d'e-hoc'h beza gan-en em rouantelez, dougit ho kroaz gan-en, rak servicherien ar groaz hepken a gav ann hent euz ar gwir euruzded hag enz ar gwir sklerijen.

3. — ANN ENE MAD. — Jezuz, va Aotrou, pa'z eo bet enk war-n-hoc'h hed ho puez ha pa'z oc'h bet disprizet gant ann dud, grit d'in ar c'hras da heulia ho skoner ènn eur c'houzanv evel-d-hoc'h beza disprizet gant ar bed. ***Rak ann diskibl ne d-eo ket enn tu all d'he vestr, hag ar servicher enn tu all d'he aotrou.***

Ra zeuio ho servicher da heulia ho puez, rak oc'h heulia auezhi ema va zilvidigez hag ar gwir zantelez. Kemend a lennann, kemend a glevann a hend all, kement-se holl ne d-eo ket evit digas d'in frealz nag evit rei va gwalc'h d'in.

4. — JEZUZ-KRIST. — Va map, *pa'z eo gwir hoc'h euz lennet ar c'helennou-ze hag ec'h ouzoc'h ann traou-ze holl, e viot euruz mar likit anezho da dalvezout. Ann hini a anavez va gourc'hemennou hag a vir anezho, hen-nez a gar ac'hanoun ha me ivez a gar anezhan; en em ziskouez a rinn d'ezhan hag he lakaat a rinn da azeza em c'hichen e rouantelez va Zad.*

5. — ANN ENE MAD. — O va Jezuz, ra vezo great em c'henver evel hoc'h euz lavaret e vije great; ra vezinn-me kavet mad da vont d'ho rouantelez. C'houi hoc'h-unan eo hoc'h euz roet va c'hroaz d'in; me am euz he douget hervez ho kourc'hemenn hag he dougen a rinn hete mervel. Buez eul lean mad a zo e gwirionez eur groaz, eur groaz a gas d'ar Baradoz.

Pa'z ounn-me eat e penn ann hent, arabad eo argila na trei kein.

6. — Kerzomp kalonnek, va hreudeur, deomp holl a-unan enn hon hent, Jezuz a vezo gan-e-omp. Kemeret hon euz ar groaz dre garantez oc'h Jezuz, kendalc'homp d'he dougen dre garantez out-han. Jezuz a zo hor skouer, hen a vezo ive hor skoazel.

Setu hor roue-ni o vont da genta enn hor raok da stourm evid-omp. Deomp'ta kalounek d'he heul, arabad o ve den enn aoun nag er spount. Bezomp e-tal da *vervel a galoun vad er brezel-ze*; arabad eo d'e-omp saotra hor gloar o tilezel ar groaz.

## EVIT HOR C'HELENN.

Souezusa tra! Red eo lavaret dalc'hmad d'ann den : sonj enn da ene, rak tremen a ra ar vuez-man hag ar vuez all a dosta ; war-c'hoaz, birio marteze dor ar vuez-ze a zigoro evid-oud. Ha koulskoude, evit lavaret gwir, ma ne ve ket digaset ar wirionez-ze da zonj d'ann den, ec'h ankounac'hafe anezhi, ken touellet eo he galoun gant traou ar hed.

Dihunit 'ta, digorit ho taoulagad, na zaleit ket pelloc'h da gaout preder euz *ann dra hep-ken a zo red.* Hastit, labourit tenn e-pad m'eo deiz c'hoaz, rak *ann noz a zeu, hag endra vezo tenval, den ne hello labourat.* Noz spountuz! Noz a c'hlac'har! Noz ne haouezo ket! Pellait, tec'hit hep dale pell dioc'h *ann hent ledan a-gas da goll,* ha kerzit *enn hent striz a gas d'ar vuez.* Stourmit kalounek oc'h gwall blegou ar c'hik, en em zilezit hoc'h-unan ha dougit ho kroaz. Er groaz ema ann nerz, ar fisians hag ar zilvidigez.

Euruz eo eta ann hini *ne anavez nemet Jezuz, evel ann Abostol, nemet Jezuz stag oc'h ar groaz.* Klevet a rai d'ann deiz diveza ar c'homziou-man a gargo evit mad he galoun a levenez : *Deut c'houi a zo binniget gant va Zad, deut d'ar rouantelez a zo bet savet evid-hoc'h abaoue ma'z euz euz ar bed.* Dishevel avad e vezo stad

ar re ho deveze great fae war ar groaz, stad ar re a vezo en em glasket ho-unan : *Gant-han enn he zourn eunn hanaf zo gwin kemmesket eborz, Doue a skuill anezhan tu-man tu-hont, hag ar vestl a ziver hep paouez, hag holl bec'herien ann douar a evo anezhi.*

---

## SEIZVED KENTEL HAG HANTER-KANT.

**Ann den ne dla ket en em zigalounekaat mar teu da bec'hi a-wechou.**

1. JEZUZ-KRIST. — Va map, ann den a oar gouzanv hep klemm hag a zo he galonn izel e kreiz ar poaniou, hen-nez a blij muioc'h d'in eget ann hini a zo leun a frealzidigez hag a zoujans Doue e-kreiz al levenez. Perak en em nec'hit-hu pa vez great pe lavaret enn hoc'h enep eunn dra zister-bennag ? Ha pa ve lavaret pe great gwasoc'h tra c'hoaz, ne dlefac'h ket beza divarc'het tamm e-bed. Ankounac'hait ann holl draou-ze.

Ne d-eo ket se eunn dra nevez, ne d-eo ket ar c'henta rebech a zo bet great

d'e-hoc'h, ha ne vezo ket ann dlveza kenneheut, mar hez hirr ho puez. Nerz awale'h hoc'h euz pa ne zigouez gan-e-hoc'h droug e-bed; oc'h-penn zo, rei a rit aliou mad d'ar re all ha gouzout a rit ive rei nerz d'ezho dre ho komziou. Pegen dishevel oc'h-hu kerkent ha ma teu a-dreuz-hent enn hoc'h enep ann distera enehiez; neuze ez a da netra ho nerz, ha ne ouzoc'h e pe du trei.

Anavezit peger hraz eo ho sempladurez; aliez-aliez hoc'h euz desket kement-se diwar ho koust enn traou distera a zo c'hoarvezet gan-e-hoc'h. Ha koulskoude, evit ho silvidigez eo e c'hoarvez gan-e-hoc'h ann traou-ze ha re all eveld-ho.

2 — Pellait diouz ho kaloun, gwella mac'h hellot, ar sonj euz ann traou-ze a ra poan d'e-hoc'h; ha mar teuont da steki enn-hoc'h, n'en em zigalounekait ket, n'em em nec'hit ket pell amzer. Ma n'oc'h ket evit ho gouzanv gant levenez, diana gouzanvit anezho hep klemm. Mar hoc'h euz poan o klevet traou er c'hiz-ze, mar d-a drouk enn-hoc'h, gwaskit warn-hoc'h hoc'h-unan ha diwallit na'z afe

euz ho kenou ger dichek e-bed a ve gwall skouer d'ar re a zo sempl.

Buhan e torro nerz ann drouk a zo ennhoc'h, ha poan ho kaloun a vezo distanet gant ar c'hras o tistrei. Mezo heo c'hoaz, eme ann Aotron, hez' emoun e-tal da vont da rei d'e-hoc'h hrasoc'h skoaz ha hrasoc'h frealz eget kent, mar fell d'e-hoc'h lakaat ho fisians enn-onn ha pidi ac'hanoun gant gwir feiz.

3. — Bezit eta kalounekoc'h hag en em likit a du da c'houzanv poaniou hrasoc'h c'hoaz. Na gredit ket e ve pep tra kollet evid hoc'h mar hoc'h euz enkrez aliez ha mar d-oc'h gwall demptêt. Ne d-oc'h ket eunn Doue, eunn den oc'h; ne d-oc'h ket eunn eal, kik n'oc'h ken.

Penaoz e vec'h-hu evit kaont hemdez ann nerz a zo red evit kendere'hel er mad, rak ann Eal enn env hag ann den kenta er haradoz n'ho deuz ket bet ann nerz-ze. Me eo a astenu va douin evit sevel hag evit savetei ar re a zo enn anken, ha sevel a rann, heteg enn-onnme zo Doue, ar re a anavez peger sempl int.

4. — Ann ene mad. — Aotrou, ra

vezo hinniget ho komziou; ho komziou a zo gwelloc'h d'am c'haloun eget ne d-eo ar mel d'am geoou. Na petra rafenn-me e-kreiz kement all a boaniou hag a enkrez, ma oe blijfe gan-e-hoc'h rei oerz d'io dre ho komziou santel?

Ha fors zo petra a c'houzanvann, gaot mac'h erruinn e porz ar zilvidigez? Grit d'in keoderc'hel er mad beteg aoo deiz diveza; grit ma vezioo euruz pa'z ino diwar ar bed.

Ho pezet sonj ac'hanoun, o va Doue, 'ha kasit ac'haooun dre aon hent eeun da rouantelez aon eov. — Evel-se bezet great.

## EVIT HOR C'HELENN.

Ne d-eo ket a-walc'h d'ann den gouzanv ar re all, red eo c'hoaz d'ezhan en em c'houzanv he-unan. Ne d-eo ket ar gwir c'hlac'har hervez Doue, rogentez ar galoun eo a laka da zevel enn-omp poaniou c'houero, goude m'hon euz great eur pec'hed-heunag. Ann hini a zo izel he galoun, ann hini a oar peger sempl eo, hen-nez n'eo ket souezet e teufe da goueza; goela a ra war pep lamm en deuz, goulenn a ra ma vezo distaolet he

hec'hed diwar-n-ezhan; ha goude-ze e sao sioul evit stourm kalounekoc'h eget kent. Fazia a zo fall evit gwir; en em zigalounekaat goude fazia a zo fall ive. N'en em zigalounekafe ket ann den ma oufe sellet hep nec'h ouz he zempladurez, ha ma en defe fisians enn hini *a hell parea anezhan. Evesait ha pedit evit na gouezot ket enn demptasion*. Mar teu ann demptasion da veza treac'h d'e-hoc'h, evesait ha pedit muioc'h a ze c'hoaz, ha diwallit na gollfac'h ar peoc'h, rak hon Doue a zo *eunn Doue a beoc'h, gervel a ra ac'hanomp er peoc'h*.

Ra vezo eta gan-e-omp bepred gras, trugarez ha peoc'h Doue ann Tad, ha peoc'h ann Aotron Jezuz-Krist; ra vezint-hi o kas ac'hanomp, dre greiz poaniou ar vuez-man, d'ar vuez ha d'ann euruzded a hado da viken.

---

## EIZVED KENTEL HAG HANTER-KANT.

**Arabad eo klask gouzout ann traou huel a zu dreist hor spered hag ive barnedigesiou ann Aotrou Doue.**

1. — Jezuz-Krist. — Diwallit, va map, n'en em rofac'h da rendael diwar-

benn traou ann env ha diwar-henn barnedigesiou kuzet ann Aotrou Doue. Arabad eo'ta d'e-hoc'h goulenn perak Doue a zilez ann den-man-den, perak e *ro* kemend all a c'hrasou d'eunn den all; perak e c'houzanv he-man poaniou ker braz, perak ez eo hen-nez enoret kemend ha ma'z eo. Ann traou-ze a zo enn tu all da spered ann den. Kaer hon euz prezek ha rendael, n'omp ket evit anaout barnedigesiou Doue.

Mar teu eta ann drouk-spered da lakaat ar seurt traou da lammet enn ho spered, pe mar teu tud zo da c'houlenn ouz-hoc'h traou er c'hiz-ze, livirit d'ezho ar c'homziou-man euz ar roue David: *Leal oc'h hag eeun, Aotrou Doue, hag ho parnedigesiou a zo ive leal hag eeun.*

2. — Livirit ive d'ezho ar c'homziouman : *Barnedigesiou Doue a zo gwirion; dre-z-ho ho-unan ec'h anavezer ez int gwirion.* Red eo kaout aoun rak va barnedigesiou-me, hag arabad striva diwar ho fenn, o veza m'az int dreist spered ann den.

Arabad eo eta rendael diwar-benn ar

Zent evit gnuznut pehini anezho a zo ar santela pe ar brasa e ruuantelez ann env. Ac'hann e sao aliez kmmzinu trenk, komziou ne dalveznnt netra; ac'hano e teu ar fnuge ha rngentez ar galnun; ac'hann e teu ar rendaelnu, ar warisinu pa vez meulet eur zant gant he-man, ha pa gav d'egile ez eo gwelloc'h eur zant all.

Oc'h-penn zn, ar c'hnant da c'hnuzont ann tranu-ze ne zigas netra vad e-hed; enn enep, displijnut a ra d'ar Zent, va map, o veza *ne d-nunn ket eunn Doue a laka drnuk* etre ann dud, *me a zn eunn Doue a benc'h.* Ar penc'h-ze a zo kentne'h ne'h en em izelaat a wir galnun eget ne'h en em huelaat.

3. — Tud zo hag ho deuz eur garantez vrasne'h evit Sent zo eget n'ho deuz evit Sent all. Ar garantez-ze, siouaz, a zeu kentne'h a herz ann den eget a herz Doue. Me en am euz great ann hnll Zent, me eo am euz roet va gras d'ezho, me en am euz savet anezhn d'ar c'hlnar.

Me a anavez petra dal pep-hini anezho; *me am euz tennet anezho etrezek ennnun, o rei d'ezho va bennosiou gwella.*

Me am euz anavezat ha karet anezho a viskoaz, *me am euz great eunn dibab anezho e-mesk tud ar bed*. Na d-eo ket hi eo a zo deut d'am c'havout da genta, me eo am euz galvet anezho dre va gras ha tennet anezho war-zu enn-oun dre va zrugarez; me am euz digaset d'ezho poaniou a hep seurt. Me eo am euz skuillet war-n-ezho va frealzidigesiou gwella, me am euz roet d'ezho ann nerz ho doa ezomm anezhi evit kenderc'hel er mad; me am euz roet d'ezho ar gurunen ho deuz gounezet, dre c'houzanv hep klemm.

4. — Ho anaout a rann holl gwitihunan, ar c'henta kouls hag ann diveza, hag ho c'haret holl a rann gant eur garantez dreist pep karantez. Me eo a zo red da veuli em holl Zent, me eo a dle beza hinniget hag enoret e pep-hini anezho ha dreist pep tra, o veza m'am euz ho dihabet hag ho galvet da eur c'hloar vraz-meurbed, petra-bennag n'oa nep tra vad e-hed enn-ho araok.

Ann hini eta a zispriz ar hihana euz va Zent, hen-nez na enor ket ive ar brasa, o veza ma'z eo me eo am euz great ann

hini bihan kerkouls hag ann hini braz. Dre-ze, ann neb a ra fae war eur zant, hen-nez a ra fae war-n-oun va-unan ha war ann holl Zent a zo enn env. Dre ar garantez stard a zo etre-z-ho, ann holl Zent e rouantelez ann env a zo evel pa ne vent nemet unan; ho menosiou ne d-int nemet eunn hevelep menoz, ne fell d'ezho nemet ann hevelep tra hag enn-oun-me ec'h en em garont holl.

5. — Oc'h-penn zo, va c'haret-me a reont muioc'h eget-ho ho-unan ha mui eget pep tra vad a zo enn-ho. Rak o veza ma'z int savet dreist-ho ho-unan ha ma'z int distag dioc'h pep karantez evit-ho ho-unan, ez int evel heuzet er garantez ho deuz e-id-oun, hag e kavont ar peoc'h enn-hi. N'euz netra evit ho distrei dioc'h va c'harantez, n'euz netra evit disteraat ar garantez ho deuz evid-oun, o veza ma'z int leun euz a wirionez Doue ha ma'z int entanet gant tan eur garantez ne hell ket dont da ienaat.

Arabad eo eta d'ann dud, o veza ma'z int douget d'ann drouk evel anevaled, arabad eo d'ezho prezek diwar-henn stad ar Zent, rak ne d-int evit karet nemet ar

pez a hillig ho c'haloun. Izelaat pe huelaat a reont ar Zent dioc'h ma plij d'ezho hounan, o veza ma'z int tud dihreder e-kenver ar pez a blij da wirionez Doue.

6. — Meur a hini ne d-int ket desket a-walc'h, re all ne d-int ket sklerijennet a-walc'h evit gouzout petra eo kaout ar gwir garantez a spered. O veza ma karont dioc'h plegou ho c'haloun, ha ma karont e-c'hiz ma kar ann dud, hiniennou a enor kentoc'h eur zant eget eur zant all; kavout a ra d'ezho ez eo traou ann env hevel oc'h traou ann douar. Kemm braz-meurbed a zo etre sonjezonou ann dud ne d-int ket sklerijennet, hag etre sonjezonou ar re a zo sklereet gant Doue.

7. — Diwallit eta, va map, na zeufac'h da brezek diwar-henn traou a zo enn tu all d'ho spered, o klask anaout anezho. Kentoc'h e tleit lakaat ho poan da gaout eul loden, ha pa ve zo-ken ann diveza, e rouantelez Doue. Rak, ha pa oufe eur re-hennag pehini, e-touez ar Zent, a zo ar santela pe ar brasa e rouantelez ann envou, da betra ve mad kement-se d'ezhan, ma ne zeufe dre-ze da

veza izeloc'h dira-z-oun ha da veuli muioc'h a ze va hano santel.

Ann den hag a ansav peger braz eo be bec'hejou, peger hihan eo ar mad a zo enn-han ha peger pell ema c'hoaz dioc'h stad huel ar Zent, hen-nez a zo karet muioc'h gant Doue eget ann hini a brezek hag a ziviz da c'houzout pe zant a zo ar brasa pe ar bihana dirak Doue. Gwell eo d'ann den pidi ar zent gant daelou hag a wir galoun, ha goulenn skoazel digant-ho oc'h en em izelaat, eget na d-eo klask anaout ann traou ne oar nemet Doue hep-ken petra int.

8. — Euruz-braz eo ar Zent enn eav, ha bez' e vent eurusoc'h c'hoaz, kouls lavaret, ma oufe ann den beza euruz enn he stad he-unan ha tevel e leac'h rambreal. Ar Zent ne dennont gloar e-bed euz ar mad ho deuz great, o veza ne gav ket d'ezho ho defe nep tra vad anezho ho-unan, ha ma reont pep tra dre garantez ouz-in; hag evit gwir, me eo am euz roet pep tra d'ezho dre garantez out-ho.

Ker braz eo karantez ann holl Zent oc'h Doue, ker braz eo al levenez a zo

enn ho ene, n'euz netra evit kreski ho gloar hag ho euruzded. Seul vui ez eo braz ho gloar, seul vui a ze ez eo izel ho c'haloun, ha dre-ze ez int heveloc'h ouz-in-me hag e karann ive muioc'h anezho. Rak-se e lavar ar Skritur sakr : *Teurel a reant ho c'hurunennou dirak tron Doue hag ec'h en em strinkent d'ann douar war ho genou, e-c'harz treid ann Oan, hag ec'h azeulent ann hini a zo beo euz a viskoaz da viken.*

9. — Tud zo hag a c'houlenn *piou eo ar brasa e rouantelez Doue.* Ann dud keiz anezho ! Ne ouzont ket hag hi a vezo kavet mad da veza lekeat e-touez ar re vihana. Eunn dra vraz eo beza ar bihana hep-ken e rouantelez Doue, rak eno ann holl a zo braz, o veza ma vezint holl galvet bugale Doue, hag e gwirionez he vugale e vezint. *Ar bihana enn ho zouez a vezo savet dreist kant ha kant, hag ar pec'her a varvo goude beva pell amzer.*

Pa c'houlennaz va diskibien digan-en piou oa ar brasa e rouantelez ann envou, setu a oe lavaret d'ezho : *Ma na zistroit ket oc'h Doue, ha ma na zeuit*

*ket da veza hevel oc'h bugale vihan, ne d-eot ket da rouantelez ann envou. Ann hini eta en em izelaio evel ar bugel bihan-man, hen-nez a vezo ar brasa e rouantelez ann envou.*

10. — Gwaz a ze d'ar re a zo fae gant-ho eu em izelaat a galoun vad; rak, o veza ma'z eo izel dor ar baradoz, ne hellint ket mont ebarz.

Gwaz a ze ive d'ar re binvidik ho deuz er hed-man pep tra dioc'h ho c'hoant; rak e-pad ma'z aio ar re baour e rouantelez Doue, hi a choumo er-meaz enn eur grial fors. En em laouenait, c'houi tud a zo izel ho kaloun; tridit gant levenez, c'houi tud paour, *rak rouantelez Doue a zo d'e-hoc'h*, gant ma heuliot hent ar wirionez.

### EVIT HOR C'HELENN.

Eunn druez eo e ve ann dud ken douget da glask gouzout traou ne dalvezont netra, hep sonjal a veac'h er gwirionesiou brasa. Bez' e fell d'ezho gouzout pep tra, nemet ann dra hep-ken a zo red da c'houzout. Karet a reont ober traou n'ez nemet da goll gant-ho peurliesa, pe diana traou n'int mad da netra evit ar zilvi-

digez, ker braz eo rogoni ho c'haloun. O klask anaout traou a zo kuzet oc'h ann holl, e faziont war ann hent ha, kaer ho deuz, e skoont war ar gaou er mare ma kredent dizolei ar pez ne oar nemet Doue hep-ken. Setu a zeu d'ezho euz ho labouriou tenn ha kalet war ann douar. Na peger fur, na peger gwirion eo ar gelenn-man euz ar roue Salomon : *Na glaskit ket ar pez a zo enn tu all d'e-hoc'h, na furchit ket ar pez a zo dreist ho spered; sonjit avad hep paouez er pez a zo gourc'hemennet d'e-hoc'h gant Doue ha diwallit na glaskfac'h anaout ar pez en deuz great ann Aotrou, rak ne d-eo ket red e wellfac'h gant ho taoulagad ar pez a zo kuzet.*

Sonjomp enn-omp hon-unan hag er pez omp dalc'het da ober; diwallomp na ankounac'hafemp e vezo red d'e-omp displega a-grenn hag e pep gwirionez kemend hon devezo great ha lavaret. Ha ne d-eo ket se a-walc'h evit rei labour d'e-omp hed hor buez! Ar vuez ne d-eo bet roet d'e-omp nemet evit kement-se.

---

## NAVED KENTEL HAG HANTER-KANT.

**Doue hep-zen a die beza hor ged hag hor fisians.**

1. — ANN ENE MAD. — Va Done, peleac'h eo'h hellinn-me lakaat va fisians er vuez-man ? Peleac'h eo'h hellinn-me kavout ar peoc'h hrasa e-mesk ann traou holl a zo dindan ann env ? Ha ne d-eo ket enn-hoc'h-hu eo, o va Doue, c'houi a zo trugarezuz-meurhed ? Peleac'h ounn-me bet eaz hep-z-hoc'h ? Peleac'h ounn-me bet diez gan-e-hoc'h ? Gwell eo gan-en beza paour gan-e-hoc'h, eget beza pinvidik hep-z-hoc'h. Gwell eo gan-en mont d'hoc'h heul war an douar, eget kanut ann env hep-z-hoc'h.

El leac'h m'emoc'h, ema ann env ; el leac'h n'emoc'h ket, ema ar maro hag ann ifern. C'houi hep-ken eo a fell d'am c'haloun da gaout ; dre-ze n'ounn ket evit miret da zevel war-zu enn-hoc'h va huanadou, va daelou ha va fedennou. Oc'h-penn-ze, ne hellann lakaat va holl fisians e nep den nemet enn-hoc'h ; ne

hallaun kaout skoaz digant den em poanioù gwelloc'h eget digan-e-hoc'h, o va Doue ; c'houi zo va ged, va fisians ha va dizoan, c'houi zo feal-meurhed a pep tra.

2. — *Ann dud holl a glask ho mad ho-unan*, c'houi avad ne fell d'e-hoc'h nemet va silvidigez hag ar pez a ra d'in mont war wellaat; drc-z-hoc'h pep tra a zeu d'in da vad.

Oc'h-penn zo, pa zigasit d'in temptasionoù hag enkresioù stank, evit va mad eo a rit kement-se, o veza m'oc'h boez da lakeat ho mignoned da c'houzanv kalz a hoanioù. E-kreiz ar poaniouze, ao rankout d'in karet ha meuli ac'hanoc'h, evel pa zigasfac'h d'in euz ann env frealzidigesioù e-leiz.

3. — Enn-hoc'h eta, va Doue, ennhoc'h e lakaann va holl fisians, c'houi a zo va holl nerz, c'houi a zo va dizoan em enkresioù hag em foenioù, o veze ne gavann, er-meaz ac'hanoc'h, nemet sempladurez er vuez hresk-man.

Anez ma teufac'h d'am skoazia, d'am c'hennerza, da rei kuzul d'in, d'am frealzi, d'am c'helenn ; anez ma teufac'h

d'am difenn hoc'h-unan, ne dalvezfe netra d'in kaout kalz a vignouned; ne ve den galloudek a-walc'h evit va difenn; ne ve den fur a-walc'h evit rei aliou d'in; ne ve leor e-hed, peger mad-hennag e ve, evit va frealzi; ne ve tenzor braz a-walc'h evit va zenna a boan; ne ve leac'h distro a-walc'h evit va diwall.

4. — Rak kement tra a zigas ar peoc'h hag ann euruzded, war menoz ann dud, kement-se holl ne d-eo netra hep-z-hoc'h, hag e gwirionez ann traou-ze holl ne hellont ket hor lakaat da veza euruz. Enn-hoc'h eta ema ann holl vadou, enn-hoc'h ar gwir vuez, ar gwir wiziegez. Ar frealzidigez vrasa euz ho servicherien eo kaout enn-hoc'h muioc'h a fisians eget e kement tra zo.

Va daoulagad a zo savet war-zu enn-hoc'h, enn-hoc'h ema va fisians, o va Doue, Tad leun a drugarez; grit ma vezo va ene santel, ha binnigit anezhan gant ho pennoz a skuillit euz ann env, evit ma h hello beza ho tigemeret evel ma'z eo dleet, evit ma teuio da veza ann tron euz ho kloar da viken. Grit ann dra-ze evit

na gavot em ene netra a gemend a oufe displijout d'e-hoc'h, rak great eo het va ene evit mac'h hello Doue choum eunhan.

*Sellit a druez ouz-in hervez m'eo braz ho madelez hag ho trugarez*, selaouit peden ho servicher paour, rak hez' ema aman pell diouz-hoc'h e-kreiz tevalijen ar maro. Diwallit ha mirit ive ho servicher paour e-kreiz ann enkresiou hraz euz ar vuez hresk-man; ra vezo ho kras gant-han evit ma'z ai, dre hent ar peoc'h, da choum e-kreiz ar sklerijen a bado keit ha Doue. — Evel-se hezet great.

### EVIT HOR C'HELENN.

Goude m'hon euz redet e kement leac'h zo, goude ma vez bet gwelet ha klevet pep tra, ez eo red d'e-omp kaout sonj euz ar c'homziou-man a zo enn-bo pep furnez ha pep mad : DOUE HEP-KEN. Eur manac'h euz a urs sant Fransez, den izel he galoun, a lavare : « Likit enn bo » spered emoc'h dirak eunn niver braz» meurbed a grouadurien gwelloc'h ha » kaeroc'h, ken enn ho c'horf, ken enn » bo ene, eget ar re a vev breman. Gou-

» de-ze, likit enn bo spered emoc'h dirak
» daou c'hemend all a grouadurien hag
» oc'h-penn c'hoaz. Sellit piz petra eo, e
» skoaz Doue ann envou, ann holl groua-
» durien-ze peger mad-bennag ec'h hell-
» fent beza. Neuze e welot ne d-int netra.
» Eunn dudi oa evid-oun, eme-z-han,
» kreski em spered ann niver enz ar
» grouadurien-ze, ha gwelet anezho, ker
» kaer ha ma'z oant e-kreiz ho holl
» c'hloar, o vont buan-buan da netra,
» rak-tal ma teue Doue d'en em ziskouez
» dira-z-ho. Hag o welet ez oa Doue enn-
» oun muioc'h c'hoaz eget na oann va-
» unan enn-han, e tridenn boll gant eul
» levenez dreist pep leveuez; ne oann ket
» evit lakaat em spered ec'h helle eunn
» den sonjal enn traou krouet pa oa
» Doue enn-han hag e pep leac'h er-
» meaz anezhan. Eunn dudi oa evid-oun
» anaout n'euz nemet Doue a zo a viskoaz
» hag a vezo da viken; anaout n'euz ne-
» met Doue a vezo hepred ann hevelep
» hini, anaout n'euz nemet Doue a zo
» braz-meurbed. E gwirionez pa lava-
» rann : *Em Doue pep tra a zo Doue*,
» neuze kemend a zo enn-oun a ioa enta-
» net gant eur garantez ker braz ma
» kave d'in e tec'he-kuit a-zira-z-oun ann
» boll grouadurien; neuze e kave d'in
» n'am bije mui hiviziken sonj all e-hed
» nemet e Doue hep-ken. Ne oufenn ket
» lavaret petra oa va levenez, pa welenn

» peger mad eo Doue e pep tra. Ha pa
» welenn, siouaz, peger braz eo ive, ha
» pa welenn ne d-ounn netra, netra ne-
» met distervez ha paourentez, neuze e
» welenn ne oann ket evit dont d'he ga-
» ret kemend ha m'am bije bet c'hoant.
» Kement-se am lekea nec'het enn tu all
» d'ar pez a oufenn da lavaret, rak seul
» vui ne oann ket evit karet Doue evel
» ma kar ac'hanoun, seul vui a ze va
» c'harantez a greske em c'haloun. Neuze
» va ene a ioa mantret gant ar c'hlac'har
» ha leun a garantez, neuze ne ouienn
» ket petra a reann, hag e klaskenn enn-
» oun, peger bihan dra-bennag ma'z
» oann, petra rajenn-me evit dont da
» garet Doue. Souezusa tra, e-pad ma
» stourme va ene evel-se, tan ar garantez
» a groge enn-oun hag a zeve ac'hanoun
» ker flamm oa. »

PENN DIVEZA ANN TREDE LEVR.

# PEVARE LEVR.

## WAR ZAKRAMANT ANN AOTER.

**Kelenn evit digemeret korf ha goad Jezuz-Krist e sakramant ann Aoter.**

JEZUZ KRIST. — *Deut d'am c'havout, c'houi hoc'h euz poan hag a zo dından ho peac'h, ha me a ziboanio ac'hanoc'h.*

*Ar bara a roinn-me eo va c'horf, a roinn evit silvidigez ar bed.*

*Kemerit ha debrit : setu aman va c'horf a vezo roet evid-hoc'h. Grıt ann dra-ze da zerc'hel sonj ac'hanoun.*

*Ann hini a zebr va c'horf hag a ev va goad, hen-nez a choum enn-oun ha me enn-han.*

*Ar c'homziou am euz lavaret d'e-hoc'h a zo spered ha buez.*

## EVIT HOR C'HELENN.

Dioc'h a welomp dre ar c'homziou aman a-raok, Doue en deuz great ar pez en doa lavaret, ar pez a c'hortoze ar bed holl, ba kement tra a ioa bet diouganet el Lezen goz. Ar gwir zakrifiz, ann hini a laka ann den a-unan da viken gant Doue, a zeu war-lerc'h ar sakrifisou n'ho doa nerz na galloud e-bed, o veza ne oant nemet eur skeuden euz ar gwir zakrifiz. Hor gwir Bask, Jezuz-Krist a zo bet lekeat d'ar maro; Mann ann env a vago hiviziken bugale Israel kerkouls hag ann holl boblou euz al Lezen nevez, da lavaret eo, holl gwir vugale da Dad ar Gristenien, Evel ma reaz gwechall-goz rouc ar peoc'h, Jezuz-Krist *ar belek braz hervez urs Melchizedek*, Jezuz-Krist a ginnig da Zoue ar bara hag ar gwin, *ar bara beo diskennet euz ann env;* hag *ar bara a ro a zo he gik*, hag ar gwin a zo he c'hoad. E gwirionez *ann neb ne zebr ket kik ha ne evo ket goad Map ann den, hen-nez n'en devezo ket ar vuez enn-han, rak va c'hik*, eme Jezuz he-unan, *a zo eur gwir voued ha va goad eur gwir evach. Ann hini a zebr va c'hik-me hag a ev va goad, hen-nez a choum enn-oun ha me a choum ennhan. Setu ar bara a zo diskennet euz*

*ann env : ann hini a zebr ar bara-ze a vevo da viken.*

Arahad eo marc'hata, ar c'homziou-ze a zo distak : red eo d'e-omp oher dioc'h ar gourc'hemenn, red eo lavaret : Kredi a rann, Aotrou, kreskit va feiz. Petra ho doa lavaret ar Brofeded? *Ar re baour a zebro hag ho devezo ho gwalc'h, hag ho ene a vevo da viken. Ar re binvidik war ann douar ho deuz debret hag ho deuz azeulet, hag ar re holl a zo o choum war ann douar en em strinko d'ann daoulin dirazhan.*

Ha ni ivez, debromp ha meulomp gant eur feiz kre ha stard; debromp hor gwalc'h euz ar c'hik-ze; evomp ar goadze a ra d'e-omp dont da veza Jezuz-Krist he-unan. Oan a dal muioc'h eget na oufed lavaret, dont a ra da baea a galoun vad ar pez a dleomp da Zoue; oc'h-penn zo, dont a ra da unani he gik gant hor c'hik, he ene gant hon ene, evit rei d'e-omp, hep derc'hel netra enn tu dioud-han, holl nerz he zakrifiz. *Dre-ze e teu Jezuz-Krist da choum enn-omp hag ez omp leun a Zoue, o veza ma'z eo Doue holl enn he gorf he-unan.* Souezusa tra, hrasa karantez, *ann den en deuz debret bara ann Elez.* — Na penaoz eta? — Setu a lavare sant Augustin : « Verb Doue, eme-z-han, » en em ro he-unan da voued d'ann » Elez, a zo en em c'hreat den hag » a zo bet o choum enn hon touez. Verb

» Doue a zo eta d'ar Sperejou euruz enn
» env eur houed n'en deuz ket he bar; ar
» houed-ze a ve ivez roet d'hon ene,
» a zo ive spered holl, ma ne vije ket
» het sammet dre ar pec'hed gant liam-
» mou ar maro. Enn eur stad ken izel,
» siouaz, ann ene a zo red d'ezhan lakaat
» he boan da brederia war ann traou a
» weler, evit dont da c'houzout petra
» eo ann traon ne weler ket. Evit se eo
» ez eo en em c'hreat den Verb Doue,
» gwir voued ann ene, evit ma vije
» gwelet gant ann holl hag evit ma teufe
» enn hor spered sonj ar Verb ne we-
» lomp ket, dre brederia war ann(hini
» a welomp. Evit-han da veza en em
» c'hreat den evit ma vije gwelet gan-e-
» omp, Verb Doue a zo bepred hevel
» hag hep kemm e-hed. »

Kristenien, it d'ar fest sakr, tostait och'h ann daol e leac'h m'ema Jezuz oc'h en em rei holl d'e-hoc'h da viken. *Kemerit ha debrit gwir vara ann env;* enn-han ema ann esperans hag ar vuez, enn-han ar gwir feiz hag ar gwir garantez.

## KENTA KENTEL.

**Gant pegemend a zoojans e tleer kemeret korf Jezuz-Krist.**

1. — ANN ENE MAD. — O va Jezuz, gwirionez a zo a viskoaz da viken, ar c'homziou aman a-raok a zo ho komziou-c'houi, petra-bennag n'int ket het lavaret enn eunn hevelep amzer na skrivet enn eunn hevelep leac'h. Rak-se, pa'z eo gwir hoc'h euz lavaret anezho, ho c'hlevet a dleann gant anaoudegez-vad hag ho miret e pep lealded. Ho komziou int, pa hoc'h euz lavaret anezho ; va c'homzion-me int ivez, o veza ma hoc'h euz lavaret anezho evit va zilvidigez. Ho c'hlevet a rann a galoun vad euz ho kenou, evit ma vezint skrivet dounoc'h a ze em o'halonn.

Ar c'homziou-ze, ker mad ha ker karantezuz, a ro nerz d'in. Va fec'hejou, siouaz, a spount ac'hanonn, ha va ene louz a vir ouz-in na dostafenn oc'h enr mister ker braz. Ho komziou a zo ker mad ma tennont ac'hanonn war-zu enn-

hoc'h. Va fec'hejou, siouaz, eu
braz anezho, am distro diouz-h

2. — C'houi a c'hourc'heme
tostaat ouz-hoc'h gant fisians,
d'in kaout va lod digan-e-hoc'h.
a c'hourc'hemenn d'in dihri ha
envou, mar fell d'in kaout ar v
ar c'hloar a bado da viken. *Deu
c'havout, eme c'houi, deut c'ho
hoc'h euz poan hag a zo din
peac'h, ha me ho tiboanio.*

Nag ar c'homziou-ze a zo mad
Doue karantezuz, gervel a rit ar
paour ha reuzeudik da zigemeret
sakr. Na piou ounn-me, Aotro
ma kredfenn tostaat ouz-hoc'h
env hag ann envou, peger hraz-
int, ne d-int ket evit ho terc'h
koulskoude e livirit: *Deut holl
c'havout.*

3. — Na perak hoc'h euz-hu l
all a vadelez hag a garantez ev
d'am fidi da gemeret ho korf sak
naoz e kredfenn-me mont d'ho k
rak me a oar n'euz enn-oun n
vad e-hed! Petra oufe rei d'in fis
walc'h evit mont dira-z-hoc'h?

» de-ze, likit enn ho spered emoc'h dirak
» daou c'hemend all a grouadurien hag
» oc'h-penn c'hoaz. Sellit piz petra eo, e
» skoaz Doue ann envou, ann holl groua-
» durien-ze peger mad-hennag ec'h hell-
» fent beza. Neuze e welot ne d-int netra.
» Eunn dudi oa evid-oun, eme-z-han,
» kreski em spered ann niver euz ar
» grouadurien-ze, ha gwelet anezho, ker
» kaer ha ma'z oant e-kreiz ho holl
» c'hloar, o vont buan-huan da netra,
» rak-tal ma teue Doue d'en em ziskouez
» dira-z-ho. Hag o welet ez oa Doue enn-
» oun muioc'h c'hoaz eget na oann va-
» unan enn-han, e tridenn holl gant eul
» levenez dreist pep levenez, ne oann ket
» evit lakaat em spered ec'h helle eunn
» den sonjal enn traou krouet pa oa
» Doue enn-han hag e pep leac'h er-
» meaz anezhan. Eunn dudi oa evid-oun
» anaout n'euz nemet Doue a zo viskoaz
» hag a vezo da viken; anaout n'euz ne-
» met Doue a vezo hepred ann hevelep
» hini, anaout n'euz nemet Doue a zo
» hraz-meurbed. E gwirionez pa lava-
» rann : *Em Doue pep tra a zo Doue*,
» neuze kemend a zo enn-oun a ioa enta-
» net gant eur garantez ker hraz ma
» kave d'in e tec'he-kuit a-zira-z-oun ann
» holl grouadurien; neuze e kave d'in
» n'am bije mui hiviziken sonj all e-hed
» nemet e Doue hep-ken. Ne oufenn ket
» lavaret petra oa va levenez, pa welenn

» peger mad eo Doue e pep tra. Ha pa
» welenn, siouaz, peger braz eo ive, ha
» pa welenn ne d-ounn netra, netra ne-
» met distervez ha paourentez, neuze e
» welenn ne oann ket evit dont d'he ga-
» ret kemend ha m'am bije bet c'hoant.
» Kement-se am lekea nec'het enn tu all
» d'ar pez a oufenn da lavaret, rak seul
» vui ne oann ket evit karet Doue evel
» ma kar ac'hanoun, seul vui a ze va
» c'harantez a greske em c'haloun. Neuze
» va ene a ioa mantret gant ar c'hlac'har
» ha leun a garantez, neuze ne ouienn
» ket petra a reann, hag e klaskenn enn-
» oun, peger bihan dra-bennag ma'z
» oann, petra rajenn-me evit dont da
» garet Doue. Souezusa tra, e-pad ma
» stourme va ene evel-se, tan ar garantez
» a groge enn-oun hag a zeve ac'hanoun
» ker flamm oa. »

PENN DIVEZA ANN TREDE LEVR.

# PEVARE LEUR.

## WAR ZAKRAMANT ANN AOTER.

**Kelenn evit digemeret kerf ha goad Jezuz-Krist e sakramant ann Aoter.**

JEZUZ-KRIST. — *Deut d'am c'havout, c'houi hoc'h euz poan hag a zo dindan ho peac'h, ha me a ziboanio ac'hanoc'h.*

*Ar bara a roinn-me eo va c'horf, a roinn evit silvidigez ar bed.*

*Kemerit ha debrit : setu aman va c'horf a vezo roet evid-hoc'h. Grit ann dra-ze da zerc'hel sonj ac'hanoun.*

*Ann hini a zebr va c'horf hag a ev va goad, hen-nez a choum enn-oun ha me enn-han.*

*Ar c'homziou am euz lavaret d'e-hoc'h a zo spered ha buez.*

### EVIT HOR C'HELENN.

Dioc'h a welomp dre ar c'homziou aman a-raok, Doue en deuz great ar pez en doa lavaret, ar pez a c'hortoze ar bed holl, ha kement tra a ioa bet diouganet el Lezen goz. Ar gwir zakrifiz, ann hini a laka ann den a-unan da viken gant Doue, a zeu war-lerc'h ar sakrifisou n'ho doa nerz na galloud e-bed, o veza ne oant nemet eur skeuden euz ar gwir zakrifiz. Hor gwir Bask, Jezuz-Krist a zo bet lekeat d'ar maro; Mann ann env a vago hiviziken bugale Israel kerkouls hag ann hini boblou euz al Lezen nevez, da lavaret eo, holl gwir vugale da Dad ar Gristenien, Evel ma reaz gwechall-goz roue ar peoc'h, Jezuz-Krist *ar belek braz hervez urs Melchizedek*, Jezuz-Krist a ginnig da Zoue ar bara hag ar gwin, *ar bara beo diskennet euz ann env*; hag *ar bara a ro a zo he gik*, hag ar gwin a zo he c'hoad. E gwirionez *ann neb ne zebr ket kik ha ne ev ket goad Map ann den, hen-nez n'en devezo ket ar vuez enn-han*, *rak va c'hik*, eme Jezuz he-unan, *a zo eur gwir voued ha va goad eur gwir evach. Ann hini a zebr va c'hik-me hag a ev va goad, hen-nez a choum enn-oun ha me a choum ennhan. Setu ar bara a zo diskennet euz*

*ann env : ann hini a zebr ar bara-ze a vevo da viken.*

Arabad eo marc'hata, ar c'homziou-ze a zo distak : red eo d'e-omp oher dioc'h ar gourc'hemenn, red eo lavaret : Kredi a rann, Aotrou, kreskit va feiz. Petra ho doa lavaret ar Brofeded? *Ar re baour a zebro hag ho devezo ho gwalc'h, hag ho ene a vevo da viken. Ar re binvidik war ann douar ho deuz debret hag ho deuz azeulet, hag ar re holl a zo o choum war ann douar en em strinko d'ann daoulin dirazhan.*

Ha ni ivez, debromp ha meulomp gant eur feiz kre ha stard; debromp hor gwalc'h euz ar c'hik-ze ; evomp ar goadze a ra d'e-omp dont da veza Jezuz-Krist he-unan. Oan a dal muioc'h eget na oufed lavaret, dont a ra da baea a galoun vad ar pez a dleomp da Zoue ; oc'h-penn zo, dont a ra da unani he gik gant hor c'hik, he ene gant hon ene, evit rei d'e-omp, hep derc'hel netra enn tu diout-han, holl nerz he zakrifiz. *Dre-ze e teu Jezuz-Krist da choum enn-omp hag ez omp leun a Zoue, o veza ma'z eo Doue holl enn he gorf he-unan.* Souezusa tra, bresa karantez, *ann den en deuz debret bara ann Elez.* — Na penaoz eta? — Setu a lavare sant Augustin : « Verb Doue, eme-z-han, » en em ro he-unan da voued d'ann » Elez, a zo en em c'hreat den hag » a zo bet o choum enn hon touez. Verb

» Doue a zo eta d'ar Sperejou euruz enn » env eur boued n'en deuz ket he bar; ar » boued-ze a ve ivez roet d'hon ene, » a zo ive spered holl, ma ne vije ket » bet sammet dre ar pec'hed gant liammou ar maro. Enn eur stad ken izel, » siouaz, ann ene a zo red d'ezhan lakaat » he boan da brederia war ann traou a » weler, evit dont da c'houzout petra » eo ann traon ne weler ket. Evit se eo » ez eo en em c'hreat den Verb Doue, » gwir voued ann ene, evit ma vije » gwelet gant ann holl hag evit ma teufe » enn hor spered sonj ar Verb ne welomp ket, dre brederia war ann hini » a welomp. Evit-han da veza en em » c'hreat den evit ma vije gwelet gan-e» omp, Verb Doue a zo bepred hevel » hag hep kemm e-bed. »

Kristenien, it d'ar fest sakr, tostait oc'h ann daol e leac'h m'ema Jezuz oc'h en em rei holl d'e-hoc'h da viken. *Kemerit ha debrit gwir vara ann env*; enn-han ema ann esperans hag ar vuez, enn-han ar gwir feiz hag ar gwir garantez.

## KENTA KENTEL.

**Gant pegemend a zoujans e tleer kemeret korf Jezuz-Krist.**

1. — ANN ENE MAD. — O va Jezuz, gwirionez a zo a viskoaz da viken, ar c'homziou aman a-raok a zo ho komziou-c'houi, petra-bennag n'int ket bet lavaret enn eunn hevelep amzer na skrivet enn eunn hevelep leac'h. Rak-se, pa'z eo gwir hoc'h euz lavaret anezho, ho c'hlevet a dleann gant anaoudegez-vad hag ho miret e pep lealded. Ho komziou int, pa hoc'h euz lavaret anezho; va c'homziou-me int ivez, o veza ma hoc'h euz lavaret anezho evit va zilvidigez. Ho c'hlevet a rann a galoun vad euz ho kenou, evit ma vezint skrivet dounoc'h a ze em o'haloun.

Ar c'homziou-ze, ker mad ha ker karantezuz, a ro nerz d'in. Va fec'hejou, siouaz, a spount ac'hanoun, ha va ene louz a vir ouz-in na dostafenn oc'h eur mister ker braz. Ho komziou a zo ker mad ma tennont ac'hanoun war-zu enn-

hoc'h. Va fec'hejou, siouaz, eunn taol braz anezho, am distro diouz-hoc'h.

2. — C'houi a c'hourc'hemenn d'in tostaat ouz-hoc'h gant fisians, mar fell d'in kaout va lod digan-e-hoc'h. C'houi a c'hourc'hemenn d'in dibri bara anu envou, mar fell d'in kaout ar vuez hag ar c'hloar a bado da viken. *Deut d'am c'havout,* eme c'houi, *deut c'houi holl hoc'h euz poan hag a zo dindan ho peac'h, ha me ho tiboanio.*

Nag ar c'homziou-ze a zo mad! O va Doue karantezuz, gervel a rit ar pec'her paour ha reuzeudik da zigemeret ho korf sakr. Na piou ounn-me, Aotrou, evit ma kredfenn tostaat ouz-hoc'h? Ann env hag ann envou, peger hraz-hennag int, ne d-int ket evit ho terc'hel, ha koulskoude e livirit: *Deut holl d'am c'havout.*

3. — Na perak hoc'h euz-hu kemend all a vadelez hag a garantez evit dont d'am fidi da gemeret ho korf sakr? Penaoz e kredfenn-me mont d'ho kavout, rak me a oar n'euz enn-oun nep tra vad e-hed! Petra oufe rei d'in fisians a-walc'h evit mont dira-z-hoc'h? Penaoz

ec'h hellfenn-me ho tigemeret em c'haloun, goude m'am euz gwall-c'hreat ken aliez o pec'hi enn ho kenver, Tad trugereznz-meurhed ?

Ann Elez hag ann Arc'helez a zouj ao'hanoc'h, ar Zent hag ar re euruz a gren dira-z-hoc'h, ha koulskoude e livirit : *Deut holl d'am c'havout.* Pion a ve evit kredi e ve gwir kement-se, o va Doue, ma na vije ket het lavaret gan-ehoc'h hoc'h-unan ? Piou a gredfe tostaat ouz-hoc'h, anez ma ve dre ho kourc'hemenn ?

4. — Noe, den fur ha mad a bep hent, goude poania e-pad kant vloez, en deuz savet eunn arc'h evit en em zavetei gant neheud a dud. Ha me, penaoz ec'h hellfenn-me, goude eunn tammik lahour, en em lakaat e doare ved da zigemeret, evel ma'z eo dleet, ann hini en deuz kronet ar hed ?

Moizez, ho servicher braz hag ho mignoun ker, en deuz great eunn arc'h gant koat ne helle ket mont da vreina, hag en deuz he livet gant ann eour ar c'haera, hag enn arc'h-ze en deuz lekeat aun diou Daolen euz al Lezen. Ha me ne-d-onn

nemet breinadurez, penaoz e kredfennme ho tigemeret-hu, goude ken nebeud a boan, c'houi hoc'h euz great al Lezen, c'houi hoc'h euz roet ar vuez?

Salomon, ar fura e-touez rouanez Israel, goude labourat e-pad seiz vloaz, en deuz savet eunn iliz gaer-meurbed evit enori hoc'h hano santel; gonde eiz dervez goel en deuz sakret anezhi; great en deuz kalz a zakrifisou a beoc'h ha lekeat en deuz ann arc'h santel gant lid braz el leac'h a ioa bet great evit-hi, oc'h son ann trompillou, hag ann holl dud o kana gent levenez. Ha me, den reuzeudik ma'z ounn, me ar paoura e-tooez ann boll, penaoz ec'h bellfenn-me bo tigemeret em c'haloun, rak ne hellenn, oemet dre boan, en em rei gant feiz d'am fedennou e-pad eunn haoter heur bep-ken! Nag euruz e venn-me ma bellfenn lakaat da dalvout, oa pa ve nemet eur weach bep-ken, eunn amzer berroc'h c'hoaz!

5. — O va Doue, pa peger kelet eo ar boan ho deuz bet ann dud santel-ze evit dont de blijout d'e-hoc'h! Ar pez a rann-me, siouaz, a zo nebeud a dra. Na

peger herr eo ann amzer a gemerann-me evit en em lakaat e doare vad da goumunia, evel ma'z eo dleet! Dihaot eo e ve va spered troet holl war-zu enn-hoc'h; ne d-eo ket dibaot avad e ve distroet diouz-hoc'h.

Euun dra eo hag a zo gwir : pa vezann dira-z-hoc'h-hu, o va Doue ker mad, ne dlefe dont em spered tra louz na tra krouet e-hed; rak ne d-eo ket eunn Eal hep-ken, Aotrou ann Elez eo a dleann digemeret em c'haloun.

6. — Kalz a gemm a zo etre arc'h Doue hag etre ar pez a ioa enn-hi, etre ho korf glann-meurhed hag etre he holl c'hrasou ne oufed lavaret peger braz int. Kemm hraz a zo etre ar zakrifisou euz al Lezen goz, ne oant nemet eur skeud euz ar zakrifisou da zont, hag etre ar gwir hostiv euz ho korf sakr en deuz torret ann holl zakrifisou euz al Lezen goz.

7. — Perak 'ta n'ounn-me ket birvidikoc'h eget ne d-ounn dira-z-hoc'h, o va Doue, a zo red da enori? Perak n'en em lakaann-me ket a du vad gant muioc'h a aked evit kaout va lod euz

ho misterioù sakr, pa'z eo gwir ar Batriarched hag ar Brofeded santel, ar rouanez hag ar hrinsed hag ho holl dud gant-ho, ho deuz het gwechall-goz kemend a feiz hag a garantez evit servich Doue.

8. — David, ar roue santel-meurbed, a lammaz endra hellaz a-zirak arc'h Doue, dre m'en doa sonj euz ar madou a ioa het roet gwechall d'he dadou-koz. Great en deuz kalz a vinviou da gana, savet en deuz kanaouennou santel ha gourc'hemennet en deuz ma vijent kanet gant levenez. Hen he-unan en deuz kanet aliez anezho war ann delen, o veza ma'z oa entanet gant gras ar Spered-Santel. Desket en deuz bugale Israel da veuli Doue a wir galoun ha da gana bemdez war-eunn-dro meuleudiou Doue, evit ma vije binniget e pep leac'h.

Pa ho doa neuze ann dud kemend all a zoujans dirak arc'h Doué, pa gane laouen ann dud kemend all a veuleudiou da Zoue, pegement muioc'h a zoujans hag a feiz ne dleann-me ket da gaout, me hag ann holl gristenien, dirak sakra-

mant ann Aoter, pa zenann da gemeret korf sakr va Zalver Jezuz-Krist.

9. — Hiniennon a zo hag a ia tu-ma tu-hont da welet relegou ar Zent, hag a zo eunn dudi d'ezho klevet ann traou kaer ho deuz great. Souezet-meurbed int o welet ann ilizon braz ha kaer a zo bet savet enn enor d'ezho, poket a reont d'ho eskern sakr a zo miret e-mesk ann aour hag ar seiz. Ha setu emoc'h aman dira-z-onn, o va Done, war ann aoter, c'houi Sant ar Zent, Krouer ar bed, Aotrou ann Elez.

Ann dud a ia aliez da welet ann ilizou-ze gant ar c'hoant ho deuz da welet traou nevez; setu perak ne dennont ket a ze nemeur a frouez evit ho ene, dreist pep tra pa'z eont di dievez hag hep kaout eur gwir c'hlac'har euz ho fec'hejou. Aman avad, e sakramant ann Aoter, c'houi Jezuz-Krist a zo enn-han evel Doue hag evel den. Er zakramant-man ann den a gav grasou puill evit he zilvidigez, pa zigemer ac'hanoc'h enn he galoun gant feiz hag evel ma'z eo dleet. Ne d-eo ket dre zievezded eo, ne d-eo ket evit gwelet traou nevez, ne d-eo

ket evit c'hoantegesiou ar c'horf eo e tostaomp oc'h sakramant ann Aoter; tostaat a reomp out-han dre m'hon euz eur feiz kre, eur fisians vraz hag eur gwir garantez.

10. — O va Doue, Krouer ar bed, Doue n'euz den evit he welet, na peger braz eo ho trugarez enn bor c'henver! Na peger braz eo ho madelez hag ho karantez evit ar re ho c'h euz great ann dibab anezho, rak en em ginnig a rit hoc'h-unan d'ezho da vagadurez er zakramant sakr euz ann Aoter! Ann dra-ze, Aotrou, a zo enn tu all da spered ann den; ann dra-ze a denn war-zu enn-hoc'h kaloun ann dud a feiz hag a zoujans Doue, hag a c'houez enn ho ene tan ho karantez. Rak ho servicherien feal, ar re a laka, hed ho buez, ho foan holl da veza gwelloc'h-gwella, ar re-ze dre ma tostaont oc'h sakramant sakr ann Aoter, ho deuz aliez grasou a gresk enn-ho ho feiz hag ho c'harantez evit ar mad hag ar furnez.

11. — O gras huel ha kaer-meurbed kuzet er zakramant! Evit he auaout ervad n'enz nemet gwir servicherien

Jezuz-Krist, rak ann dnd difeiz hag ar re zo dalc'het dindan sujedigez ar pec'hed, ar re-ze ne d-int ket evit auaout anezhi.

Ar zakramant-ze a zigas d'ann ene gras ar Spered-santel; rei a·ra d'ezhan a nevez ar c'hras en doa kollet. Dre-z-hi ann ene a zeu da veza glann, evel ma oa d'ar c'houls ne oa ket saotret gant ar peo'hed.

Ar c'hras-ze a zo ker braz a-wechou, ha ker. braz eo ive ar feiz a ia enn hon ene war he lerc'h, ma teu ar spered, hag ar c'horf sempla zo-ken, da veza kalz krevoc'h eget ne oant a-raok.

12. — Rak-se e tleomp kaout keuz ha glac'har leiz hor c'halonn, o veza ma'z omp klouar, dievez ha laosk pa vez red digemeret Jezuz-Krist a zo enn-han gortoz ha digoll ar re a dle beza salvet. Rak dre-z-han e teuomp da veza santel, dre-z-han omp het prenet; Jezuz a zo didorr ar re a dremen war ann douar, hag euruzded ar Zent da viken.

Bez' e tleomp eta en em c'hlac'hari dre ma'z enz kemend all a dud ne reont stad e-bed euz ar zakramant talvoudek-ze, euz ar zakramant-ze a zo

dudi ann envou ha silvidigez ann dud holl. Na pegen dall ha peger kalet eo kaloun ann den pa ne hriz ket, evel ma'z eo dleet, eunn dra ker mad, dre'n ahek m'her c'haver hemdez war ann aoter!

13. — Rak ar zakramant sakr-ze, ma ne ve roet nemet enn eul leac'h ha gant eur helek hep-ken er bed, pegemend a vall n'hn defe ket ann dud da redek d'al leac'h-ze ha da vont da ganut helek Doue, evit gwelet anezhan pa lavar ann oferen zantel?

Breman avad ez euz kalz a velcien, hag e meur a leac'h Jezuz-Krist a ziskenn war ann anter; enn eur oher evelse Doue a zn bet falvezet d'ezhan e ve easoc'h d'ann holl dud kemeret he gorf sakr, evit rei d'e-omp sklernc'h da anaout peger hraz eo he c'hras hag he garantez enn hor c'henver.

Ni, tud paour ma'z omp; ni, tud divroet er hed-man, ni a drugarek a ac'hanne'h, o va Jezuz c'houi a zn mad, pastor ann eneou a visknaz da viken, o veza ma'z en het plijet gan-e-hoc'h rei d'e-omp da vagadurez hn korf hag ho knad, ha ma hoc'h euz hor pedet da zont da

gemeret perz er misteriou-ze, enn eur lavaret d'e-omp : *Deut d'am c'havout, c'houi holl a zo er boan ha dindan ho peac'h, ha me a ziboanio ac'hanoc'h.*

EVIT HOR C'HELENN.

Kement tra vraz, kaer ha santel a ioa el lezen goz ne d-oa nemet eur skeuden hep-ken euz a visteriou ann Den-Doue. David a reaz lidou braz pa zistroaz ann Arc'h da Jerusalem. Ann Arc'h-ze, siouaz, a ioa goullo, Salver ar bed n'edo ket enn-hi. Salomon a zavaz eunn iliz vraz ha kaer-meurbed; ann dedi anezhi a oe great dirag ar bobl holl a ioa stouet e-c'harz ann aoter; viktimou e-leiz a oe kinniget da Zoue gant-han. Ar viktimou-ze, siouaz, na petra oant-hi? Ne oant nemet ane-valed, hag ho goad n'oa ket evit paea kemend a ioa dleet da Zoue. Ann dud a c'hortoze ho Zalver, rak lavaret oa bet e teuje d'ezho. Ha setu pa zeuaz ann amzer, setu e tigouezaz *ar pez a ioa bet guelet pell a-raok gant ar Batriarched e-pad ma vevent war ann douar. Ann hini a c'hoantae ar boblou da gaout, ar Mestr dreist holl, ann hini a zo Jehova he hano, a zeu enn he iliz,* hag ar zakrifiz a dru-garez, ar gwir zakrifiz a zeu e leac'h ar

zakrifisoù koz ne d-oant nemet eur skeuden anezhan. Ebarz ann tabernakl, dindan gwel ar zantuar ema ann hostiv beo bepred, *Oan Doue a lam pec'hejou ar bed. Ann hini a zo azezet enn tu deou d'he Dad*, a zo eno he-unan, hag he vouez a c'halv ac'hanomp : *Kemerit ha debrit, setu aman va c'horf; efit; setu aman va goad, goad al lezen nevez a zo bet skuillet evit gwalc'hi ho pec'hejou. Dibrit, va mignouned, efit ken na viot mezo, va muia-karet! C'houi holl hoc'h euz sec'hed, deut d'ann eienen, ann dour anezhi a darz beteg ar vuez a bado keit ha Doue.*

Ar re ne fell ket d'ezho terri ho sec'hed enn eienen c'hlann-ze, hag a la el lec'hiou distro da glask *mammennou dour kuzet, Doue a ra evit-ho eunn evach morc'hedus hag a zerr d'ezho ho daoulagad. E-kreiz ho c'housk e kav d'ezho ho deuz naoun hag e tebront; ha pa zihunont, ho ene a zo goullo. E-kreiz ho c'housk ho deuz sec'hed hag ec'h huvreont emint oc'h eva; ha buhan e tihunont skuiz-maro hag ho deuz sec'hed c'hoaz, hag ho ene a zo goullo. Deut eta, me zo ar bara a vuez; ann hini a zeu d'am c'havout, biken n'en devezo naoun; ann hini a gred ennoun, biken n'en devezo sec'hed. Ann hini a zebr va c'hik hag a ev va goad, hen-nez en deuz ar vuez a bado da viken ha me a*

*lokai anezhan da zevel euz a varo da veo.*

Aotrou*, kredi ha meuli a rann ho komziou; va ene zo ker braz he c'hoant ma'z eo herr war-n-ezhan ha m'en em strink war-zu enn-hoc'h, ha goudeze e choum krenn a za gant ar spount. Rak, siouaz, petra ounn-me evit ma kredfenn tostaat oc'h va Doue? Pa welann n'ounn ken nemet loustoni ha distervez; pa welann peger paour ounn, ne zonjann, ne lavarann ken tra nemet : *Pellaït diouz-in, o veza ma'z ounn eur pec'her. Evelato, va Jezuz, da c'hervel ar bec'herien eo ez oc'h deuet, ha n'eo ket da* c'hervel ar re vad. Evel-se 'ta, enn eur skei war boull va c'haloun hag enn eur c'houlenn ho trugarez digan-e-hoc'h, *e savinn hag ez inn* : mont a rinn gant eur feiz kre, gant eur garantez vrazmeurbed, mont a rinn war-zu ar Mab, ar Verb, sklerijen gloar Doue ha skeuden Oan Doue; mont a rinn war-zu Doue, va Zalver, *a skarz hor pec'hejou ac'hanomp,* a ro he gorf d'he vugale evit ho sevel beteg enn-han; mont ha lavaret a rinn : *Aotrou, n'ounn ket e stad vad evit ma teufac'h em c'haloun; hogen mar plij gan-e-hoc'h lavaret eur ger hep-ken, va ene a vezo pare.*

## EIL GENTEL.

**Ann Aotroo Doue a ziskoez d'ann den e sakramant ann Aoter peger brao eo he vedelez hag he garantez.**

1. — Ann ene mad. — O veza m'am euz fisians, Aotrou Doue, enn ho madelez hag enn ho trugarez vraz-meurhed, setu e tostaann ouz-hoc'h evel eunn den klanv a dosta ouz ann hini her pareo, ouz he Zalver; evel ma tosta eunn den en deuz naoun ha sec'hed ouz ar feunteun a vuez, evel ma tosta eunn den paour ouz roue ann envou, evel eur servicher ouz he vestr, evel eur c'hrouadur ouz he Groner, evel eunn den glac'haret ouz ann hini a gennerzo anezhan enn he hoaniou.

Dont a rit etrezeg enn-oun Euz a be leac'h e teu ar c'hras-ze d'in ? Na petra ounn-me evit ma plijfe gan-e-hoc'h en em rei d'in? Penaoz e kred eur pec'her mont dira-z-hoc'h ? Penaoz e plij gan-e-hoc'h dont da gaout eur pec'her ? Anaout a rit ho servicher, ha gouzout a rit n'euz enn-han nep tra vad e-hed, evit

ma teufe d'ezhan ar c'hras-ze digan-e-hoc'h.

Ansao a rann va distervez-me, anaont ho madelez, meuli ho trugarez hag ho trugarekaat euz ho karantez vraz-meurhed em e'henver. Ne d-eo ket evit ar mad am euz great eo e rit kement-se d'in, evid-hoc'h hoc'h-unan eo, evit mac'h anavezinn skleroc'h a ze peger hraz eo ho madelez hag ho karantez, hag evit ma teskinn en em izelaat muioc'h-vui. Pa'z eo gwir e fell d'e-hoc'h e ve ann dra-ze er c'hiz-ze, pa hoc'h enz gourc'hemennet evel-se, me a zigemer gant levenez ar c'hras a rit d'in. Plijet gan-e-hoc'h miret na zenio ket ho kras da hellaat dlouz-in enn ahek d'am fec'hejou.

2. — O va Jezuz mad ha karantezuzmeurhed ! Pegemend a zoujans hag a drugarez, pegemend a veuleudiou ne dleomp-ni ket d'e-hoc'h da viken, goude m'hon euz kemeret ho korf sakr, n'euz den evit lavaret peger mad eo.

Petra vezo va soujezonou er goumunion zantel-man enu eur dostaat oc'h Doue ? Rak n'ounn ket evit he enori evel

ma tlefe heza, hag evelato em euz c'hoant d'he zigemeret gant gwir feiz. Gwella tra ha talvoudusa tra a oufenn da oher eo en em izelaat a-grenn dira-z-hoc'h, o va Doue, ha menli ho madelez vraz-meurhed em c'henver.

Ho meuli a rann, o va Doue, hag ho meuli a rinn da viken; en em zisprijout a rann va-onan ha senti a rann ouz-hoc'h, rak ne d-ounn oetra ken oemet dis-tervez.

3. — C'houi a zo santel dreist ann holl zent; me avad ne d-ounn ken nemet stlahez ar pec'hed! Dont a rit etrezek enn-oun, ha me n'emoun ket'e stad vad evit sevel va daoulagad etrezek enn-hoc'h. Doot a rit daved-onn, hez'e fell d'e-hoc'h heza gan-en, va fidi a rit da dostaat ouz ho taol zantel.

Bez'e. fell d'e-hoc'h e tehrfeoo hara ann envou, bara ann Elez, me lavar ho korf hoc'h-unao, *ar bara beo a zo dis-kennet euz ann env hag a zigas ar vuez d'ann dud holl.*

4. — Setu aze ar penn-abek euz ho karantez. Peger hraz eo ho madelez! nag a drugarez hag a veuleudiou a zo

dleet d'e-hoc'h evit kemend all a c'hrasou !

Pegeu talvouduz ha peger mad eo bet evit hor zilvidigez ho pe-c'houi great sakramaot ann Aoter ! Nag a zudi eo tostaat ooz ho taol zantel, pa roit d'e-omp ho korf sakr da vagadorez ! Nag a veuleudiou a zo dleet d'e-hoc'h evit ar pez a rit ! Peger braz eo ho kallond ! Peger braz eo ho kwirionez ; ne oufe den her lavaret !

Rak lavaret hoc'h euz : *Ra vezo great pep tra, ha pep-tra a zo bet great ; ar pez hoc'h euz gourc'hemennet a vije, a zo deuet da veza.*

5. — Souezusa tra ! Tra da veza kredet ! Tra a zo dreist spered ann den ! C'houi, Aotrou, gwir Doue ha gwir den, c'houi a zo holl dindan spesou dister ar hara hag ar gwio, c'houi a zo dehret gant ar re a zigemer ac'hanoc'h, hep na zeuit da veza koazet tamm e-bed.

C'houi zo mestr war gement zo, c'houi n'hoc'h euz ezomm a zeo e-hed, ha koulskoude e fell d'e-hoc'h dont da choum eno hon touez dre ho sakramant

sakr. Plijet gan-e-hoc'h miret dioc'h pep pec'hed va ene ha va c'horf, evit mac'h hellinn tostaat aliesoc'h ouz ho taol zantel gant eur galoun c'hlann ha karget a levenez, hag evit mac'h hellinn digemeret evit silvidigez va ene ar misteriou hoc'h euz savet, dreist pep tra evit ho kloar hag evit ma talc'hinn da viken sonj ac'hanoc'h.

6. — En em laouenait, va ene, ha trugarekait Doue, o veza m'en deuz roet d'e-hoc'h traou ker mad evit digas frealz d'e-hoc'h enn draonien-man a zaelou. Hag evit gwir, kel liez gweach ma tostait ouz ann daol zantel ha ma kemerit korf Jeznz-Krist, kel liez gweach ive e labourit evit ho silvidigez hag hoc'h enz ho lod e grasou Jezuz-Krist.

Rak karantez Jezuz-Krist ne vihana morse, hag he drugarez a zo hrazmeurbed ha ne d-eo ket evit heza dizec'het. Evit-se eo' e tleit hepred, ha gant eunn nerz nevez, en em lakaat e doare vad d'hen digemeret, ha teurel evez piz oc'h ar mister hraz-ze euz ho silvidigez.

Pa livirit, pe diana pa selaouit ann

oferen, ar mister-ze a dle heza evid-hoc'h eunn dra ker hraz, ken nevez ha ker mad, evel pa ve Jezuz-Krist diskennet enn deiz-ze evit ar weach genta euz ann env e kof ar Were'hez zantel d'en em oher den; pe e-c'hiz ma ve bet Jezuz-Krist enn deiz-ze staget oc'h ar groaz ha marvet evit silvidigez ar hed, enn eur c'houzanv kalz a boaniou.

## EVIT HOR C'HELENN.

Ann Abostol sant Iann e veza bet douget a spered bete Jeruzalem ann envou, a welaz e-kreiz tron Doue euun Oan a ioa evel pa vije bet lazet, hag enn-dro d'ez-han e welaz ar seiz Spered a zo kaset gant Doue dre ar bed boll, hag ive tud koz, pe-var war-n-ugent anezho. Hag ar re goz eu em strinke d'ann daoulin dirak ann Oan, gant-ho enn bo daouarn telennou ha louzou c'houez vad, me lavar pedennou ar zent. Ann boll a gane eur ganaouen nevez evit meuli ann hini a ioa bet lazet hag en deuz tennet ac'hanomp, enn eur hor prena evit Doue, euz a bep breuriez, euz a bep iez, euz a hep pobl hag euz a bep bro. Elez, kant ha kant all anezho, a-zave ho moucz hag a lavare : Ann Oan a zo bet lazet a dal e ve roet d'ezhan galloud,

furnez, nerz, enor, gloar ha meuleudieu. Neuze kement zo krouet enn env, war ann douar hag er mor, ha kement tra a zo enn-ho a lavare : Enor, gloar, bennoz ha galloud evit-mad d'ann hini a zo azezet war ann tron, ha d'ann Oan ivez.

Setu e welomp breman traou all. Ann Oan-ze a zo azeulet war he dron gant ann Elez, gant ar Zent hag gant ann holl ra euruz enn env, setu *ema o tont kuzo ha sioul d'hor c'havout* dindan spesou ar bara; en em rei a ra d'e-omp, krouadurien paour, evit santelaat hon ene, evit maga anezhan hag hor c'horf ive war-eunn-dro, enn eur rei d'e-omp da zihri ha da eva he gik hag he c'hoad. Dre-ze e teu, kouls lavaret, d'en em ober den a nevez e pephini ac'hanomp, hag e kas da benn ennomp, hep na ouzomp penaoz, ar zakrifiz braz euz ar groaz oc'h en em rei he-unan d'e-omp.

O Jezuz-Krist, Map ann Doue beo, peger burzuduz eo hoc'h henchou! Piou a zisplego d'in ar mister-ze, n'euz den evit he anaout? Rak mar savann va spered beteg ann env, eno ho kwelann e kaloun ho Tad, e-kreiz he c'hloar; ha mar troann va daoulagad war-zu ann douar, eno ho kwelann ive e kaloun ar pec'her paour ha reuzeudik. Evel-se 'ta oc'h stag dre ar garantez ouz ar pez a zo huela hag izela. Hag o veza ne d-eo ket a-walc'h d'e-hoc'h dont da ziambroug ann den fall-ze, pa zeu

d'ezhan ar c'hoant d'ho kaout, pa zeu da c'hervel ac'hanoc'h, setu her galvit hoc'h-unan da genta, gervel kre a rit anezhan enn eur lavaret : *Deut, deut d'am c'hatout c'houi holl hoc'h euz poan, ha me ho tiboanio ; deut, rak eur c'hoant braz am euz bet da zibri ar Pask-man gan-e-hoc'h.*

Re vraz eo ho karantez enn hor c'henver, Aotrou Doue, re vraz eo; ho pezet sonj piou oc'h, pe gentoc'h, grit n'hen ankounac'hainn biken ; grit ma tostainn ouzhoc'h evel ma tosta ann Elez ho-unan, me lavar gant doujans, gant eur galoun izel, leun a fisians enn ho trugarez ha losket dre ann tan euz ar garantez vrazmeurhed a ra d'e-hoc'h diskenn enn hon ene.

---

## TREDE KENTEL.

**Pegen talvouduz eo tostaat aliez oc'h ann daol zantel.**

1. — ANN ENE MAD. — Setu e teuann d'ho kavout, Aotrou, va Doue, evit kaout perz er madou a roit d'ann dud, hag evit azeza laouen ouz he taol zantel *a zo bet savet gan-e-hoc'h evit ar re*

*baour, ker braz eo ho madelez enn ho c'henver*. Enn-hoc'h ema kement tra a hellann hag a dleann da c'hoantaat. C'houi a zo va silvidigez ha va Salver, va fisians ha va nerz, va enor ha va gloar.

Grit ma vezo laouen hirio ene ho servicher, rak *savet em euz va ene warzu enn-hoc'h*, o va Jezuz. C'hoant am euz hreman d'ho tigemeret gant feiz hag evel ma'z eo dleet; c'hoant am euz e teufac'h em c'haloun, evit ma vezinn binniget gan-e-hoc'h evel ma oe binniget Zachee gwechall, hag evit ma veziun lekeat e-touez hugale Abraham.

Va ene a c'hoanta digemeret ho korf sakr; va c'haloun, ha mall gant-hi, a c'houlen heza a-unan gan-e-hoc'h.

2. — Plijet gan-e-hoc'h en em rei d'in, a-walc'h eo; rak n'euz netra nemedhoc'h hep-ken a gemend a hellfe digas frealz d'in. N'ounn ket evit heva hep-d-hoc'h, n'ounn ket evit heva, ma na zeuit ket d'am gwelet. Red eo d'in eta tostaat aliez ouz-hoc'h hag ho tigemeret ive evit mad va ene, gant aoun na zeufenn

da semplaat e-kreiz ann hent, dre gaout diouer euz ar vagadurez-ze euz ann env.

Evel-se eo, o va Jezuz trugarezuz-meurbed, evel-se eo hoc'h euz prezeget gweachall d'ar bobl enn eur barea ar re glanv dioc'h pep seurt klenvejoubag enn eur lavaret : *ne fell ket d'in kas anezho kuit war iun gant aoun na zeufent da semplaat enn hent.* Plijet gan-e-hoc'h ober er c'hiz-ze em c'henver, pa hoc'h euz teurvezet choum er zakramant sakr evit frealz ann eneou mad ; rak c'houi a zo magadurez ann ene, ha nep-piou-bennag a zebro ac'hanoc'h e-c'hiz ma'z eo dleet, ben-nez en devezo be lod er c'hloar a bado da viken.

Evid-ouu-me a zo gwall deebet da fazia ha da bec'hi, evid-ouu-me a zeu buhan da laoskaat ha da semplaat, red eo d'in kemeret nerz nevez, peur-netaat va ene hag eutana va c'haloun gant pedennou, kovesionou ha koumunionou stank, gant aoun na zeufenn da zilezel va menosiou mad, dre choum re bell hep tostaat ouz-hoc'h.

3.—*Rak ann den a zo techet d'ann drouk a vihanik* ; rak-se, ma na zigasfe

ket Doue d'ezhan ar boed santel-ze da grevaat he nerz, e teufe buhan da veza gwaz-oc'h-waz.

Ar goumunion zantel eta hon distro dioc'h ann drouk hag a ro nerz d'e-omp evit ober ar mad. Mar d-ounn breman ken dieguz ha ker laosk, siouaz d'in, pa glevann ann oferen ha pa dostaann ouz ann daol zantel, peger laosk ne venn-me ket m'am be diouer euz ar boed-ze, ma ne glaskfenn ket eul louzou ken nerzuz!

Petra-bennag n'emoun ket bemdez e stad vad evit tostaat ouz-hoc'h, o va Doue, me lakai va holl hoan evelato evit kemeret ho korf sakr d'ar c'houls ma vezo ann amzer, hag evit kaout va lod euz a eur c'hras ker braz.

Rak ar frealzidigez vrasa, ar frealzidigez n'euz nemet-hi evit ann ene mad *e-pad ma'z eo dalc'het enn he gorf marvel pell diouz-hoc'h*, ar frealzidigez vrasa zo eo kaout sonj aliez euz he Zoue ha digemeret gant feiz he vuiakaret.

4. — O burzud! Na peger braz eo ho madelez enn hor c'henver, o va Doue! C'houi hoc'h euz great kement zo, c'houi

ma teufe d'ezhan ar c'hras-ze digan-e-hoc'h.

Ansao a rann va distervez-me, anaout ho madelez, meuli ho trugarez hag ho trugarekaat euz ho karantez vraz-meurhed em c'henver. Ne d-eo ket evit ar mad-am euz great eo e rit kemeot-se d'in, evid-hoc'h hoc'h-unan eo, evit mac'h anavezion skleroc'h a ze peger hraz eo ho madelez hag ho karantez, hag evit ma teskinn en em izelaat mui-oc'h-vui. Pa'z eo gwir e fell d'e-hoc'h e ve aoo dra-ze er c'hiz-ze, pa hoc'h euz gourc'hemenoet evel-se, me a zigemer gant levenez ar c'hras a rit d'in. Plijet gan-e-hoc'h miret na zeuio ket ho kras da bellaat diouz-in eno ahek d'am fee'hejou.

2. — O va Jezuz mad ha karantezuz-meurhed ! Pegemend a zoujans hag a drugarez, pegemend a veuleudiou ne dleomp-ni ket d'e-hoo'h da viken, goude m'hon euz kemeret ho korf sakr, n'euz den evit lavaret peger mad eo.

Petra vezo va sonjezonou er goumunion zantel-man enu eur dostaat oc'h Doue ? Rak n'ouon ket evit he enori evel

ma tlefe heza, hag evelato em euz c'hoant d'he zigemeret gant gwir feiz. Gwella tra ha talvoudusa tra a oufenn da ober eo en em izelaat a-grenn dira-z-hoc'h, o va Doue, ha menli ho madelez vrazmeurhed em c'henver.

Ho meuli a rann, o va Doue, hag ho meuli a rinn da viken; en em zisprijout a rann va-unnan ha senti a rann ouz-hoc'h, rak ne d-ounn netra ken nemet distervez.

3. — C'houi a zo santel dreist ann holl zent; me avad ne d-ounn ken nemet stlahez ar pec'hed! Dont a rit etrezek enn-oun, ha me n'emoun ket e stad vad evit sevel va daoulagad etrezek ennhoc'h. Dont a rit daved-oun, bez'e fell d'e-hoc'h heza gan-en, va fidi a rit da dostaat ouz ho taol zantel.

Bez'e fell d'e-hoc'h e tehrfenn bara ann envou, bara ann Elez, me lavar ho korf hoc'h-unan, *ar bara beo a zo diskennet euz ann env hag a zigas ar vuez d'ann dud holl.*

4. — Setu aze ar penn-ahek euz ho karantez. Peger braz eo ho madelez! nag a drugarez hag a veuleudiou a zo

dleet d'e-hoc'h evit kemend all a c'hrasou !

Pegen talvouduz ha peger mad eo het evit hor zilvidigez ho pe-c'houi great sakramant ann Aoter! Nag a zudi eo tostaat ouz ho taol zantel, pa roit d'e-omp ho korf sakr da vagadurez! Nag a veuleudiou a zo dleet d'e-hoc'h evit ar pez a rit! Peger braz eo ho kalloud! Peger braz eo ho kwirionez; ne oufe den her lavaret!

Rak lavaret hoc'h enz : *Ra vezo great pep tra, ha pep tra a' zo bet great; ar pez hoc'h euz gourc'hemennet a vije, a zo deuet da veza.*

5. — Souezusa tra! Tra da veza kredet! Tra a zo dreist spered ann den! C'houi, Aotrou, gwir Doue hag gwir den, c'houi a zo holl dindan spesou dister ar hara hag ar gwin, c'houi a zo debret gant ar re a zigemer ac'hanoc'h, hep na zeuit da veza koazet tamm e-hed.

C'houi zo mestr war gement zo, c'houi n'hoc'h euz ezomm a zen e-hed, ha koulskoude e fell d'e-hoc'h dont da choum enn hon touez dre ho sakramant

sakr. Plijet gan-e-hoc'h miret dioc'h pep pec'hed va ene ha va c'horf, evit mac'h hellinn tostaat aliesoc'h ouz ho taol zantel gant eur galoun c'hlann ha karget a levenez, hag evit mac'h hellinn digemeret evit silvidigez va ene ar misteriou hoc'h euz savet, dreist pep tra evit ho kloar hag evit ma tale'hinn da viken sonj ac'hanoc'h.

6. — En em laonenait, va ene, ha trugarekait Doue, o veza m'en deuz roet d'e-hoc'h traou ker mad evit digas frealz d'e-hoc'h enn draonien-man a zaelou. Hag evit gwir, kel liez gweach ma tostait ouz ann daol zantel ha ma kemerit korf Jeznz-Krist, kel liez gweach ive e labourit evit ho silvidigez hag hoc'h euz ho lod e grasou Jezuz-Krist.

Rak karantez Jezuz-Krist ne vihana morse, hag he drugarez a zo hrazmeurhed ha ne d-eo ket evit heza dizec'het. Evit-se eo e tleit bepred, ha gant eunn nerz nevez, en em lakaat e doare vad d'hen digemeret, ha teurel evez piz oc'h ar mister braz-ze euz ho silvidigez.

Pa livirit, pe diana pa selaouit ann

oferen, ar mister-ze a dle heza evidhoc'h eunn dra ker hraz, ken nevez ha ker mad, evel pa ve Jezuz-Krist diskennet enn deiz-ze evit ar weach genta euz ann env e kof ar Werc'hez zantel d'en em oher den ; pe e-c'hiz ma ve het Jezuz-Krist enn deiz-ze staget oc'h ar groaz ha marvet evit silvidigez ar hed, enn eur c'houzanv kalz a boaniou.

## EVIT HOR C'HELENN.

Ann Abostol sant Iann o veza bet douget a spered bete Jeruzalem ann envou, a welaz e-kreiz tron Doue eunn Oan a ioa evel pa vije bet lazet, hag enn-dro d'ezhan e welaz ar seiz Spered a zo kaset gant Doue dre ar bed holl, hag ive tud koz, pevar war-n-ugent anezho. Hag ar re goz en em strinke d'ann daoulin dirak ann Oan, gant-ho enn bo daouarn telennou ha louzou c'houez vad, me lavar pedennou ar zent. Ann holl a gane eur ganaouen nevez evit meuli ann hini a ioa bet lazet hag en deuz tennet ac'hanomp, enn eur hor prena evit Doue, euz a bep breuriez, euz a bep iez, euz a bep pobl hag euz a bep bro. Elez, kant ha kant all anezho, a-zave ho mouez hag a lavare : Ann Oan a zo bet lazet a dal e ve roet d'ezhan galloud,

furnez, nerz, enor, gloar ha meulendiou. Neuze kement zo krouet enn env, war ann douar hag er mor, ha kement tra a zo enn-ho a lavare : Enor, gloar, bennoz ha galloud evit-mad d'ann hini a zo azezet war ann tron, ha d'ann Oan ivez.

Setu e welomp breman traou all. Ann Oan-ze a zo azeulet war he dron gant ann Elez, gant ar Zent ha gant ann holl re euruz enn env, setu *ema o tont kuzu ha sioul d'hor c'havout* dindan spesou ar bara; en em rei a ra d'e-omp, krouadurien paour, evit santelaat hon ene, evit maga anezhan hag hor c'horf ive war-eunn-dro, enn eur rei d'e-omp da zibri ha da eva he gik hag he c'hoad. Dre-ze e teu, kouls lavaret, d'en em ober den a nevez e pephini ac'hanomp, hag e kas da benn ennomp, hep na ouzomp penaoz, ar zakrifiz braz euz ar groaz oc'h en em rei he-unan d'e-omp.

O Jezuz-Krist, Map ann Doue beo, peger burzuduz eo hoc'h henchou! Piou a zisplego d'in ar mister-ze, n'euz den evit he anaout ? Rak mar savann va spered beteg ann env, eno ho kwelann e kaloun ho Tad, e-kreiz he c'hloar; ha mar troann va daoulagad war-zu ann douar, eno ho kwelann ive e kaloun ar pec'her paour ha reuzeudik. Evel-se 'ta oc'h stag dre ar garantez ouz ar pez a zo huela hag izela. Hag o veza ne d-eo ket a-walc'h d'e-hoc'h dont da ziambroug ann den fall-ze, pa zeu

d'ezhan ar c'hoant d'ho kaout, pa zeu da c'hervel ac'hanoc'h, setu her galvit hoc'h-unan da genta, gervel kre a rit anezhan enn eur lavaret : *Deut, deut d'am c'ha-vout c'houi holl hoc'h euz poan, ha me ho tiboanio ; deut, rak eur c'hoant braz am-euz bet da zibri ar Pask-man gan-e-hoc'h.*
Re vraz eo ho karantez enn hor c'heu-ver, Aotrou Doue, re vraz eo; ho pezet sonj piou oc'h, pe gentoc'h, grit n'hen ankou-nac'hainn biken; grit ma tostainn ouz-hoc'h evel ma tosta ann Elez ho-unan, me lavar gant doujans, gant eur galoun izel, leun a fisians enn ho trugarez ha losket dre ann tan euz ar garantez vraz-meurbed a ra d'e-hoc'h diskenn enn hon ene.

---

## TREDE KENTEL.

**Pegen talvoudus eo tostaat aliez oc'h ann daol santel.**

1. — ANN ENE MAD. — Setu e teu-ann d'ho kavout, Aotrou, va Doue, evit kaout perz er madou a roit d'ann dud, hag evit azeza laouen ouz ho taol zantel *a zo bet savet gan-e-hoc'h evit ar re*

*baour, ker braz eo ho madelez enn ho c'henver.* Enn-hoc'h ema kement tra a hellann hag a dleann da c'hoantaat. C'houi a zo va silvidigez ha va Salver, va fisians ha va nerz, va enor ha va gloar.

Grit ma vezo laouen hirio ene ho servicher, rak *savet em euz va ene warzu enn-hoc'h*, o va Jezuz. C'hoant am euz hreman d'ho tigemeret gant feiz hag evel ma'z eo dleet; c'hoant am euz e teufac'h em c'haloun, evit ma vezinn hinniget gan-e-hoc'h evel ma oe binniget Zachee gwechall, hag evit ma vezinn lekeat e-touez hugale Abraham.

Va ene a c'hoanta digemeret ho korf sakr; va c'haloun, ha mall gant-hi, a c'houlen heza a-unan gan-e-hoc'h.

2. — Plijet gan-e-hoc'h en em rei d'in, a-walc'h eo; rak n'euz netra nemedhoc'h hep-ken a gemend a hellfe digas frealz d'in. N'ounn ket evit heva hep-dhoc'h, n'ounn ket evit heva, ma na zeuit ket d'am gwelet. Red eo d'in eta tostaat aliez ouz-hoc'h hag ho tigemeret ive evit mad va ene, gant aoun na zeufenn

da semplaat e-kreiz ann hent, dre gaout dioñer euz ar vagadurez-ze euz ann env.

Evel-se eo, o va Jezuz trugarezuzmeurbed, evel-se eo hoc'h euz prezeget gwechall d'ar bobl enn eur barea ar re glanv dioc'h pep seurt klenvejou bag eun eur lavaret: *ne fell ket d'in kas anezho kuit war iun gant aoun na zeufent da semplaat enn hent.* Plijet gan-e-hoc'h ober er c'hiz-ze em c'henver, pa hoc'h euz teurvezet choum er zakramant sakr evit frealz ann eneou mad; rak c'houi a zo magadurez ann ene, ha nep-piou-hennag a zehro ac'hanoc'h e-c'hiz ma'z eo dleet, ben-nez en devezo be lod er c'hloar a bado da viken.

Evid-oun-me a zo gwall dechet da fazia ha da bec'hi, evid-oun-me a zeu buban da laoskaat ha da semplaat, red eo d'in kemeret nerz nevez, peur-netaat va ene hag eutana va c'haloun gant pedeunou, kovesionou ha koumuunionou stank, gant aoun na zeufenn da zilezel va menosiou mad, dre choum re hell hep tostaat ouz-hoc'h.

8.—*Rak ann den a zo techet d'ann drouk a vihanik*; rak-se, ma'na zigasfe

ket Doue d'ezban ar boed santel-ze da grevaat he nerz, e teufe buhan da veza gwaz-oc'h-waz.

Ar goumunion zantel eta bon distro dioc'h ann drouk hag a ro nerz d'e-omp evit ober ar mad. Mar d-ounn breman ken dieguz ha ker laosk, sionaz d'in, pa glevann ann oferen ha pa dostaann ouz ann daol zantel, peger laosk ne venn-me ket m'am be diouer euz ar boed-ze, ma ne glaskfenn ket eul louzou ken nerzuz!

Petra-bennag n'emoun ket bemdez e stad vad evit tostaat ouz-hoc'h, o va Doue, me lakai va holl boan evelato evit kemeret ho korf sakr d'ar c'hours ma vezo ann amzer, hag evit kaout va lod euz a eur c'hras ker braz.

Rak ar frealzidigez vrasa, ar frealzidigez n'euz nemet-hi evit enn ene mad *e-pad ma'z eo dalc'het enn he gorf marvel pell diouz-hoc'h*, ar frealzidigez vrasa zo eo kaout sonj aliez euz he Zoue ha digemeret gant feiz he vuiakaret.

4. — O burzud! Na peger braz eo ho madelez enn hor c'henver, o va Doue! C'houi hoc'h euz great kement zo, c'houi

a ro ar vuez d'ann holl sperejou, c'houi a ziskenn evel Doue hag evel den, dre ho madelez, da derri he naoun da eunn ene paour.

Nag euruz eo ann ene a zo e stad vad evit digemeret ac'hanoc'h gant feiz, hag a zo karget a levenez enn eur gemeret ho korf, o'houi a zo he Aotrou hag he Zoue!

Na peger braz eo ann Aotrou a vez digemeret gant-han! Na peger karantezuz eo ann hini a zeu enn-han! Nag hen zo mad he zarempredi! Na peger feal eo ar mignoun a ia enn he raok! Na peger kaer ha pegen tener eo ar Pried a zo neuze o vriataat anezhan! Pried a zo karet gant-han dreist kement zo hag a dle heza karet dreist kement tra a ve o'hoant da gaout.

O va Muia-Karet, ra davo dira-z-hoc'h ann env hag ann douar ha kement tra gaer a zo enn-ho, rak kement tra gaer ho deuz, a zeu d'ezho, o va Doue, euz ho madelez hag euz ho largentez-hu; birviken ne vezint war dost hevel oc'h ho kloar, rak *c'houi a zo ar furnez dreist pep furnez.*

### EVIT HOR C'HELENN.

Mar hez red d'e-omp anaout ervad e pe stad emomp araok dibri bara ann Aotrou hag eva he galir, arabad eo e pellafemp dioc'h ann daol zantel dre eunn doujans fall hag eur spount re vraz. Kaer hor hezo, ne vezimp nepred e stad vad evit kaout perz enn eur c'hras ker braz. N'euz den glann na santel dirak ann hini ne d-eo nemet santelez. E kement se, pa lavar hor Zalver d'e-omp dont, ec'h anavez peger paour ha peger dister omp. Evit hor parea hag hor c'hrevaat eo eta e lavar ken aliez d'e-omp dont d'he gavout. Deomp 'ta d'he gavout gant eur galoun izel, rak arabad eo dont daved-han evel ma'z eaz gwechall ar Farizian, den goloet; *trugarekaat Doue a rea dre ne d-oa ket hevel oc'h ar re all.* Doue a gas pell diout-han gant heuz ann den a zo enn-han rogoni leiz he galoun, ann den a guz he fallagriez oui-han be-unan. Deomp d'he gavout e-c'hiz ma'z eaz ar Publikan, *enn eur drei hon daoulagad war-zu ann douar, enn eur skei war boull hor c'haloun hag enn eur lavaret :* Aotrou, ho pezet truez ouz-in, *bezit trugarezuz e-kenver ar pec'her keaz-man.* Evit lavaret gwir, ez eo red d'e-omp en em lakaat a du vad da gemeret korf ha goad Jezuz-

Krist oc'h ober pinijen, o trei hor spered war-zu Doue hag o pidi anezhan a galonn. Goude m'hou euz lekeat hou ene e stad vad, kemend ha ma hellomp, e ve pec'hi e-kenver hor Zalver ma ne fellfe ket d'e-omp digemeret he c'hrasou gwella, he c'hrasou founnusa ha santela; bez' e ve ive ober fae euz ar vuez, rak *ma ne zebromp ket kik Map ann den, ha ma na evomp ket he c'hoad, ne vezo ket ar vuez enn-omp.* C'hoantaat a dleomp atao kaout *ar bara-ze a zo diskennet euz ann env*; bez' e tleomp her goulen dalc'h-mad; bez' e tleomp en em vaga anezhan hep paouez, evit ma vezo diframmet euz hor c'haloun ar c'hrisienou a varo a zo enn-omp abaoue m'hon euz pec'het.

*Aotrou, roit d'e-omp bepred ar bara-ze a ro, hervez ma hoc'h euz lavaret, ar vuez a bado da viken.* Evel-se a lavar ar Iuzevien, ha dre-ze e tiskouezont petra a c'hoanta pep den. Ann dud holl a c'hoanta beva da viken, ne fell ket d'ezho kaout diouer a netra; enn eur ger, bez' e fell d'ezho beza euruz. Hen-nez a ioa ive c'hoant ar Zamaritanez. Pa lavaraz Jezuz d'ezhi : Grek, *neb a evo ann dour a roann n'en devezo biken sec'hed*; rak-tal hi a lavaraz d'ezhan : *Aotrou roit d'in eul lomm euz ann dour-ze, evit n'am bezo sec'hed hiviziken ha na vezo ket red d'in dont aman da denna dour* euz a eur

puns ken doun se ha gant kemend a boan.

Her lavaret a rann adarre, pep den a c'hell ket d'ezhan beza euruz, ne fell ket d'ezhan kaout neb ezomm, na naoun, na sec'hed; bez' e fell d'ezhan kaout pep tra dioc'h be c'hoant, ne fell ket d'ezhan poania na labourat; setu penaoz e kav d'ezhan ez eo euruz, setu petra a fell d'ezhan da gaout, n'euz tra all e-bed enn he galoun. Evit kaout ann traou-ze holl, e sko war henchou treuz, siouaz d'ezhan. C'hoantek eo euz a blijaduresiou ar c'horf hag euz a enoriou ar bed, hag e fell d'ezhan sevel dreist ar re all. Evit kaout kement-se, e c'hoanta beza pinvidik hag he c'hoant a gresk bepred; goulenn a ra heb ehana ha ne lavar morse : a-walc'h eo. Bepred e lavar : Muioc'h c'hoaz, muioc'h c'hoaz; ha c'hoanteg eo da anaout pep tra, da anaout ar wirionez. Ann den, siouaz d'ezhan, ne oar ket e pe leac'h ema ar wirionez a ve evit rei d'ezhan be c'hoant anezhi. E-c'hiz ma ve o pennaoui, dastum a ra ar wirionez tamm aman, tamm ahont, dre skoueriou mad pe fall; hag evel ma'z eo skanv ann hini a glask anaout pep tra, hen-nez neuze a vez lekeat da fazia gant kemend hini a lavar e roio d'ezhan ar wirionez m'ema o klask anezhi.

Ha c'hoant hoc'h euz-hu n'ho pe morse naoun, n'ho pe morse sec'hed? Deut da gemeret ar bara ne louedo biken, deut

da zigemeret Map ann den, deut da gemeret he gorf hag he c'hoad a zo enn-ho ar wirionez hag ar vuez, o veza ne d-eo ket, evel a lavare ar Iuzevien, korf ha goad map Josef, hogen korf ha goad Map Doue. *Aotrou, plijet gan-e-hoc'h n'am bezo biken diouer euz ar baraze!* Piou zo ha n'en defe naoun anezhan? Piou zo ha ne garfe ket beza azezet oc'h ho taol zantel? Piou a ve evit dilezel anezhi?

---

## PEDERVED KENTEL.

**Ar re a dosta gant feiz oc'h ann daol zantel a zeu d'ezho grasou stank a berz Doue.**

1. — ANN ENE MAD. — Roit d'in, Aotrou, ho pennoz santel, evit ma vezinn e stad vad da dostaat oc'h ho sakramant sakr gant feiz hag evel ma'z eo dleet. Grit d'am c'haloun en em rei holl d'e-hoc'h, ha grit ive na vezinn mui ken dieguz d'ho servicha. Deut d'am gwelet, ha kargit va ene euz ho krasou a zigas ar zilvidigez, evit ma teuio va c'haloun da anaout peger braz eo ho madelez a zo kuzet holl er zakramant ze, evel ann

dour enn eunn eienen. Sklerijennit ive va daoulagad evit mac'h hellint gwelet eur mister ker hraz; krevait ac'hanoun, evit ma kredinn ar mister-ze gant eur feiz kre-meurhed.

Rak ar zakramant-ze a zo het great gan-e-hoc'h, dre ho karantez; ne d-eo ket het great dre c'halloud den e-hed, ac'hanoc'h e teu, sakr hoc'h euz great anezhan, ne zeu ket a herz ann dud. N'euz den war ann douar, nag eal e-hed enn env, a ve evit anaout ar mister hraz-ze. Na petra oufonn-me 'ta da anaout ha da zizolei eun eur mister ken huel, me pec'her fall, me ne d-ounn nemet douar ha ludu?

2. — Tostaat a rann ouz-hoc'h, Aotrou, gant eur galoun eeun, gant eur feiz kre ha gwirion, evit oher hervez ho kourc'hemenoui. Kredi a rann e gwirionez emoc'h er zakramant-ze evel Doue hag evel den. Bez' e fell d'e-hoc'h eta ho tigemerfenn em c'haloun hag e venn a-unan gan-e-hoc'h dre ar garantez. Rak-se e pedann ac'hanoc'h da veza rugarezuz em o'henver, hag e c'houfennann digan-e-hoc'h gras Doue he-

unan, evit ma vezo va c'haloun teuzet enn-hoc'h ha heuzet, konls lavaret, enn ho karantez, hag evit na glasko mui frealzidigez all e-hed.

Rak ar zakramant sakr-man a zo silvidigez ann ene ha silvidigez ar c'horf; pare a ra holl glenvejou ar spered. Dre-z-han va gwall-dechou a dorr war-n-ezho, va gwall-ioulou a vez mouget, ann temptasionou a vez trec'het pe vihaneet; dre-z-han ar grasou a zeu da veza founnoc'h, ar furnez, pa vez anezhi, a ia war gresk, ar feiz hag ar fisians a zeu da veza krevoc'h, ar garantez a zeu da veza hrasoc'h ha hirvidikoc'h.

3. — C'houi hoc'h euz roet hag a ro c'hoaz bemdez kalz a c'hrasou d'ar re ho kar hag a dosta ouz-hoc'h gant feiz, o va Doue; c'houi a ziwall va ene, c'houi a ro nerz d'ano den a-enep he zempladuurez, hag a skuill enn he galoun ar frealzidigesiou ar re vrasa zo.

Rak rei a rit d'ezho frealzidigesiou braz a-enep kemend enkrez ho deuz; sevel a rit anezho, pa vezont diskaret gwasa; rei a rit d'ezho grasou nevez a garg ho c'haloun a levenez, hag a sklera

ho ene. Dre-ze ar re a ioa nce'het hag ho doa diouer euz a bep karantez ahars koumunia, ar re-ze en em gav gwelloc'h goude m'ho deuz kemeret korf ha goad ho Doue.

Er c'hiz-ze eo a rit e-kenver ar re hoc'h euz great ann dihab anezho, evit ma welint sklear n'ho deuz netra anezho ho-unan, hag evit mac'h anavezint peger braz eo ar madou a zeu d'ezho digan-e-hoc'h, dre ho kras ha dre ho madelez; rak ho c'halonn a zo ien, kalet hag hep karantez. C'houi avad a ra d'ezho dont da veza tud birvidik, tud a feiz hag a wir garantez.

Hag evit gwir, piou eo ann den a dosta gant eur galoun izel oc'h eienen madelesiou Doue, hep ma'z afe ganthan eunn neheut mad-hennag anezho? Piou a dosta oc'h eunn tantad hraz, ha ne domm ket eunn neheut? C'houi eo a zo ann eienen-ze a darz hepred dreist he barr, c'houi eo a zo ann tan-ze flamm bepred ha ne voug morse.

4. — Evel-se 'ta, ma ne vezann ket lezet da denna dour euz ar vammen dihesk-ze, ma ne vezann ket lezet da

eva ken ha hellinn, e tostainn evelato va genou oc'h ar genou ar c'han-dour a red euz ann env, evit mac'h hellinn diana eva eur veradennik-hennag da derri va zec'hed, hag evit na vezinn ket enn eur zec'hor ar vrasa.

Ma ne d-ounn ket c'hoaz evit beza hevel oc'h ar re a zo enn env; ma n'hellann ket beza entanet holl, evel eur Cherubin hag eur Serafin, me lakai evelato va holl hoan da bidi ha da garet Doue; me lakai va ene e stad vad, ha tostaat a rinn oc'h ar zakramant a zigas ar vuez, evit ma'z ai gan-en ennn elfennik-hennag euz ann tan a zo oc'h entana ar re euruz enn env.

Evid-hoc'h-hu, va Jezuz mad, va Zalver santel-meurbed, plijet gan-ehoc'h, dre ho madelez ha dre ho kras, rei d'in kemend am euz ezomm, c'houi hoc'h euz galvet daved-hoc'h ann dud holl enn eur lavaret : *Deut d'am c'havout c'houi holl hoc'h euz poan hag a zo dindan ho peac'h, ha me ho tiboanio.*

5. — Labonrat a rann, evit gwir, ar c'houezen oc'h va zal; va c'haloun a zo

mantret gant ar c'hlac'har; va fec'hejou, ker hraz int, a zo d'in eur gwall veac'h; ann temptasionou hag ar gwall-ioulou direiz a wask ac'hanoun, ha koulskoude den ne astenn d'in he zourn d'am dihoania ha d'am zavetei; den ebed nemed-hoc'h-hu, o va Doue, den ebed nemed-hoc'h-hu, va Zalver. Etre ho taouarn e'houi eo en em lakaann, me ha kement tra am euz, evit ma plijo ganehoc'h va diwall ha va c'has d'ar vuez a bado da viken.

Digemerit mad ac'hanoun, evit enor ha gloar hoc'h hano, c'houi hoc'h enz lekeat ho korf hag ho koad da veza magadurez va ene. Grit, Aotrou, va Doue ha va Zalver, grit ma kresko ennoun ar feiz hag ar garantez kel liez gweach ha ma tostainn ouz ho misteriou sakr.

## EVIT HOR C'HELENN.

Jezuz-Krist, pa edo o vont da guitaat ann douar, a lavaraz d'he ziskibien e tigasfe d'ezho ar spered-santel d'ho frealzi. Ar Spered-Doue-ze eo a zo roet d'e-omp

er zakramant euz al Lezen nevez. Ar Spered-ze a zo karantez ann Tad hag ar Map, ar Spered-ze a *ro nerz d'e-omp pa vezomp sempl; rak o veza ne ouzomp ket petra a dleomp da c'houlenn evit pidi evel ma'z eo dleet, ar Spered her goulenn evid-omp gant hirvoudou, ne heller ket lavaret petra int; hag ann hini a furch e goaled ar c'halounou a oar petra a c'hoanta ar Spered, rak ne c'houlenn netra evit ar zent nemet hervez Doue.* Hep na ouzomp petra a ra, ha dre eur c'hras ker braz ha ma'z eo nerzuz, ar Spered-santel a ra d'e-omp c'hoantaat ar mad a galoun vad; dre-z-han e teu hon ene da veza glann ha da zevel war-zu Doue; ennhan ema hon nerz, evel m'ema hor skleriien e Verb Doue. Pa vez Jezuz-Krist enn-omp, e vez ive ar Verb he-unan, neuze hon euz lod enn holl grasou a skuill hep paouez ar Verb hag ar Spered-santel war hor Zalver Jezuz-Krist, a zo en em c'hreat den hag a zo deuet da veza *unan* gan-e-omp dre ar goumunion euz he gorf hag euz he c'hoad, euz he enc hag euz a Zoue ne d-eo nemet unan gant he gorf, gant he c'hoad ha gant he ene. *Enn-han ema ann holl vadou, ar skiant, ann holl denzoriou euz ar furnez hag euz ar wiziegez dreist-holt;* hag ann holl denzoriou-ze, digeri a ra anezho d'e-omp e sakramant ann Aoter; rei a ra d'e-omp dioc'h m'hon euz ezomm

anezho, ar madou-ze euz ann env. E keit-se, ar Spered-santel ne haouez da entana hor c'haloun dre ann tan euz a garantez Doue, ann tan-ze a zo devet enn-han grisiennou ar pec'hed; rei a ra d'e-omp, kouls lavaret, eur seurt c'houez vad euz a zudiou ann env, hag hor lakaat a ra e stad vad d'ho c'haout er hed all, goude ma vezimp eat da henn hon hent euz a greiz poaniou ar bed-man.

It eta d'ann eienen-ze a zired grasou Doue anezhi, tostait oc'h ann aoter, it da gaout Jezuz. Etrezek piou ez afemp-ni ken, Aotrou? C'houi hep-ken a zo gan-e-hoc'h ar c'homziou euz ar vuez a bado da viken. Pa vezomp sempl, c'houi a ro nerz d'e-omp; pa vezomp enn anken, c'houi a ro frealz d'e-omp; pa darz ouz-omp hor gwall-ioulou a hep tu e-c'hiz eur mor dirollet, *c'houi a lavar d'ann avel tevel, hag e teu ann amzer da veza sioul-meurbed.*

Va Jezuz, ho karantez a wask ac'hanoun, ha va ene a sempla, ker braz eo he c'hoant da veza a-unan gan-e-hoc'h. Setu kemend am euz c'hoant da gaout ha netra ken; ne c'hoantaann nemed-hoc'h, va Doue. Na pegouls ec'h hellinn-me lavaret: *va muia-karet a zo d'in, ha me a zo d'ezhan; ne d-eo mui me eo a vev, Jezuz-Krist eo a vev enn-oun.*

## PEMPED KENTEL.

**Diwar-benn santelez sakramant ann Aoter ha war stad ar veleien.**

1. — JEZUZ-KRIST. — Ha pa vec'h-hu glann evel eunn eal ha santel evel sant lann-Vadezour, ne vec'h ket c'hoaz e stad vad evit tostaat oc'h ar zakramant zakr-ze nag evit he zerc'hel etre ho taouarn. Rak sakri ha kemeret korf Jezuz-Krist hag ive dibri hara ann elez ne d-eo ket eunn dra a zo dleet d'ann dud evit ar mad a zo enn-ho.

Mister braz-meurhed! Na pegen huel eo stad ar veleien, ho deuz het eur garg ne d-eo ket bêt roet d'ann elez; rak n'euz nemet ar veleien hep-ken eo ho deuz het ann ursou digant ann Iliz; n'euz nemet-ho a hell lavaret ann oferen ha sakri korf Jezuz-Krist. Ar belek eta en deuz karg da zervicha Doue oc'h ann aoter; gant komziou Doue eo'e prezek, hervez ma'z eo het gourc'hemennet gant Jezuz-Krist, pa reaz ar zakramant sakr.

Doue avad a bleg d'ezhan kement tra zo pa blij gant-han, Doue a vez great pep tra hervez he c'hourc'hemenn, Doue eo en deuz great da genta ar mister-ze hag a ra anezhan bemdez war ann aoter hep na ve gwelet gant den e-bed.

2. — Bez' e tleit eta, er zakramant sakr-ze, fisiout muioc'h e Doue holl-c'halloudek eget e kement tra a zeu enn ho spered pe er pez a welit dira-z-hoc'h. Rak-se ez eo red e tostafac'h oc'h ar zakramant-ze gant karantez ha doujans Doue. Bezit eta war evez hag evesait piz petra eo ar garg a zo roet d'e-hoc'h gant ann Eskop dre ann ursou sakr.

Setu c'houi belek ha sakret evit ar misteriou sakr. Evesait breman da lavaret ann oferen gant feiz ha karantez enn amzer ma'z eo red, ha da veza direbech e pep tra. Ne vezo ket skanvoc'h aze ho peac'h, kredit se, rak breman oc'h staget startoc'h eget ne d-oac'h a-raok, hag e tleit heva enn eur zantelez vrasoc'h.

Eur belek a dle beza enn-han pep seurt mad ha pep seurt furnez; he vuez

a dle heza eur skouer vad d'ar re all; ne dle ket heva e-c'hiz ma vev ar hohl, ne dle ket kerzet enn hent ma kerz ann darn-vuia euz ann dud; hez' e tle heva e-c'hiz ann elez enn env hag oher hervez ma ra ar re vad war ann douar.

3. — Pa vez he wiskamanchou sakr enn-dro d'ezhan, ar helek a zo e leac'h Jezuz-Krist he-unan hag a dle pidi Doue stard ha gant eur galoun izel, ken evit-han he-unan, ken evit ar hohl holl.

Dougen a ra kroaz ann Aotrou a-raok hag adre, evit m'en devezo atao sonj euz a c'hloasiou Jezuz-Krist. Dougen a ra ar groaz arao-z-han war ar gazul, evit ma evesaio piz oc'h huez Jezuz-Krist hag evit ma poanio kalounek da vont war he lerc'h. Dougen a ra ar groaz war he gein, evit ma c'houzanvo heb en em glemm ha dre garantez oc'h Doue, ann holl hoaniou a zeuio d'ezhan a herz ar re all.

4. — Dougen a ra ar groaz enn tu diaraok euz ar gazul, evit ma ouelo dourek war he hec'hejou he-unan; he dougen a ra a-ziadre, evit ma ouelo ive war hec'hejou ar re all dre druez out-

ho, hag evit ma ouezo ez eo lekeat da hanterour etre Doue hag ar bec'herien, hag evit na haouezo da hidi Doue ha da oferenna, ken n'en devezo het digant Doue trugarez evit ann holl.

Pa lavar ann oferen zantel, ar belek a ra enor da Zoue ha levenez d'ann elez; rei a ra skouer vad d'ann lliz, nerz d'ar re veo ha peoc'h d'ar re varo, hag hen be-unan en deuz he lod euz a bep seurt grasou Doue.

### EVIT HOR C'HELENN.

Mar fell d'e-hoc'h anaout ervad peger braz eo stad ar veleien gristen, ez eo red d'e-hoc'h evesaat piz petra eo ar velegiach. Evel-se ec'h anavezer dourn Doue, ec'h anavezer ez eo bet lekeat ar veleien gant Doue he-unan abaoue ma'z euz anezho. Rak, eme ann Abostol, *o veza n'euz nemet eunn Doue hep-ken, n'euz ive nemet eunn hanterour etre Doue hag ann dud, me lavar Jezuz-Krist, abostol ha belek-braz ar feiz; beo bepret evit pidi Doue evid-omp.* Pep belek, pa vez oc'h ober he gark, a zo e leac'h Jezuz-Krist, pe evit lavaret gwell, ar belek a zo Jezuz-Krist he-unan, a ra neuze e gwirionez ar pez a lavar hag ar

pez a ra ar belek ; hen hep-ken a ere bag a ziere, hen hep-ken a ro ar c'hras, hen hep-ken a ginnig d'he Dad ann Oan a lam pec'hejou ar bed. Hag evit gwir, *Jezuz o vont eur weach hep-ken gant he c'hoad ebars ar santuar, Jezuz en deuz hor prenet da viken.* Er c'hiz-ze, eur zakrifiz, eur belek, eur velegiach. me lavar ar *Belek-braz euz ar madou da zont*, a zo bet lekeat e pep korn euz ann douar evit ober enn be c'houde, beteg ann deiz diveza, ar pez en deuz great Jezuz-Krist he-unan pa'z edo war ann douar.

Me am euz lavaret ne oa nemet eur velegiach, me lavar oc'h-penn ar velegiach a zo anezbi e pep leac'h, rak *ann holl vroadou a zo bet roet da Jezuz-Krist, hag e pep leac'h, adalek bro ar zao-heol bete bro ar c'hus-heol, e pep leac'h ar zakrifiz a dle beza great, hag eur ginnig glann a dle beza lekeat dirag ann Aotrou.* Ar velegiach a zo a viskoaz da viken, rak a beb amzer *Doue en deuz lavaret da Jezuz-Krist : Te zo va map, hag hirio oud bet ganet ac'hanoun.* Lavaret en deuz c'hoaz : *Te zo belek da viken hervez urz Melkizedek.* Ar velegiach a zo santel, rak bez'e oa *deread hon divije eur belek-braz er c'hiz-ze*, da lavaret eo, *santel, glann, dinam, hep dalc'h e-bed gant ar boc'herien ha savet huel enn tu all d'ann envou.* Ann droukspeřejou zo-ken a zo bet trec'het gant

ann hini *a zo d'ezhan ar velegiach da viken*, hag ho deuz testeniet ho-unan o lavaret : *Ni a oar piou oc'h, sant Doue.*

Na pegen buel ba peger sakr eo eta karg ar belek ; na pegen diez-braz eo ive. Ar belek enn be velegiach a zo war zaoubanter gant Jezuz-Krist, belek-braz holl-c'halloudek ; belek eo gant-ban bag ennban e-pad ann oferen a lavar bemdez war ann aoter hep skuilla goad ; rei a ra ar bara a vuez, ar c'horf hag ar goad euz bor Zalver. Evit se eo en deuz bet ann ursou ; bez' en deuz bet karg digant Map Doue evit silvidigez ar bed, hag ar pez a zo enn be stad da ober, a zo dioc'h ma'z eo braz ar garg sakr-ze. D'ezhan eo e gwirionez ez euz lavaret : *Bezit santel, o veza ma'z ounn-me santel, me a zo ann Aotrou ho Toue.*

Pec'her paour ma'z ounn, ken dinerz, ken toc'hor, ker sempl ; penaoz, o va Jezuz, ec'h hellinn-me kaout ar zantelez a fell d'e-hoc'h a ve enn-oun? Krena a rann em c'hreiz pa zonjann e kement-se, ha koll fisians a rafenn ma ne zeufac'h, dre ho madelez, d'am c'hrevaat o lavaret : *Ann dra-ze a zo dreist galloud ann dud, hogen pep tra a zo eaz da Zoue.*



eva ken ha hellinn, e tostainn evelato va genou oc'h genou ar c'han-dour a red euz ann env, evit mac'h hellinn diana eva eur veradennik-hennag da derri va zec'hed, hag evit na vezinn ket enn eur zec'hor ar vrasa.

Ma ne d-ounn ket c'hoaz evit heza hevel oc'h ar re a zo enn env; ma n'hellamm ket heza entanet holl, evel eur Cheruhin hag eur Serafin, me lakai evelato va holl boan da bidi ha da garet Doue; me lakai va ene e stad vad, ha tostaat a rinn oc'h ar zakramant a zigas ar vuez, evit ma'z ai gan-en eunn elfennik-hennag euz ann tan a zo oc'h entana ar re euruz enn env.

Evid-hoc'h-hu, va Jezuz mad, va Zalver santel-meurhed, plijet gan-ehoc'h, dre ho madelez ha dre ho kras, rei d'in kemend am euz ezomm, c'houi hoc'h euz galvet daved-hoc'h ann dud holl enn eur lavaret : *Deut d'am c'havout c'houi holl hoc'h euz poan hag a zo dindan ho peac'h, ha me ho tiboanio.*

5. — Labourat a rann; evit gwir, ar c'houezen oc'h va zal; va c'haloun a zo

mantret gant ar c'hlac'har; va fec'hejou, ker braz int, a zo d'in eur gwall veac'h; ann temptasionou hag ar gwall-ioulou direiz a wask ac'hanoun, ha koulskoude den ne astenn d'in he zourn d'am diboania ha d'am zavetei; den ebed nemed-hoc'h-hu, o va Doue, den ebed nemed-hoc'h-hu, va Zalver. Etre bo taouarn-c'houi eo en em lakaann, me ha kement tra am euz, evit ma plijo gane-hoc'h va diwall ha va c'has d'ar vuez a bado da viken.

Digemerit mad ac'hanoun, evit enor ha gloar hoc'h hano, c'houi hoc'h euz lekeat ho korf hag ho koad da veza magadurez va ene. Grit, Aotrou, va Doue ha va Zalver, grit ma kresko ennoun ar feiz hag ar garantez kel liez gweach ha ma tostainn ouz ho misteriou sakr.

## • EVIT HOR C'HELENN.

Jezuz-Krist, pa edo o vont da guitaat ann douar, a lavaraz d'he ziskibien e tigasfe d'ezho ar spered-santel d'ho frealzi. Ar Spered-Doue-ze eo a zo roet d'e-omp

er zakramant euz al Lezen nevez. Ar Spered-ze a zo karantez ann Tad hag ar Map, ar Spered-ze a *ro nerz d'e-omp pa vezomp sempl; rak o veza ne ouzomp ket petra a dleomp da c'houlenn evit pidi evel ma'z eo dleet, ar Spered her goulenn evid-omp gant hirvoudou, ne heller ket lavaret petra int; hag ann hini a furch e goled ar c'halounou a oar petra a c'hoanta ar Spered, rak ne c'houlenn netra evit ar zent nemet hervez Doue.* Hep na ouzomp petra a ra, ha dre eur c'hras ker braz ha ma'z eo nerzuz, ar Speredsantel a ra d'e-omp c'hoantaat ar mad a galoun vad; dre-z-han e teu hon ene da veza glann ha da zevel war-zu Doue; ennhan ema hon nerz, evel m'ema hor skierijen e Verb Doue. Pa vez Jezuz-Krist enn-omp, e vez ive ar Verb he-unan, neuze hon euz lod enn holl grasou a skuill hep paouez ar Verb hag ar Spered-santel war hor Zalver Jezuz-Krist, a zo en em c'hreat den hag a zo deuet da veza *unan* gan-e-omp dre ar goumunion euz he gorf hag euz he c'hoad, euz he ene hag euz a Zoue ne d-eo nemet unan gant he gorf, gant he c'hoad ha gant he ene. *Enn-han ema ann holl vadou, ar skiant, ann holl denzoriou euz ar furnez hag euz ar wiziegez dreist-holl;* hag ann holl denzoriou-ze, digeri a ra anezho d'e-omp e sakramant ann Aoter; rei a ra d'e-omp dioc'h m'hon euz ezomm

anezho, ar madou-ze euz ann env. E keit-se, ar Spered-santel ne baouez da entana hor c'haloun dre ann tan euz a garantez Doue, ann tan-ze a zo devet enn-han grisiennou ar pec'hed; rei a ra d'e-omp, kouls lavaret, eur seurt c'houez vad euz a zudiou ann env, hag hor lakaat a ra e stad vad d'ho c'haout er bed all, goude ma vezimp eat da benn hon hent euz a greiz poaniou ar bed-man.

It eta d'ann eienen-ze a zired grasou Doue anezhi, tostait oc'h ann aoter, it da gaout Jezuz. Etrezek piou ez afemp-ni ken, Aotrou? C'houi hep-ken a zo gan-e-hoc'h ar c'homzioù euz ar vuez a bado da viken. Pa vezomp sempl, c'houi a ro nerz d'e-omp; pa vezomp enn anken, c'houi a ro frealz d'e-omp; pa darz ouz-omp hor gwall-ioulou a bep tu e-c'hiz eur mor dirollet, *c'houi a lavar d'ann avel tevel, hag e teu ann amzer da veza sioul-meurbed.*

Va Jezuz, ho karantez a wask ac'hanoun, ha va ene a sempla, ker braz eo he c'hoant da veza a-unan gan-e-hoc'h. Setu kement am euz c'hoant da gaout ha netra ken; ne c'hoantaann nemed-hoc'h, va Doue. Na pegouls ec'h hellinn-me lavaret: *va muia-karet a zo d'in, ha me a zo d'ezhan; ne d-eo mui me eo a vev, Jezuz-Krist eo a vev enn-oun.*

## PEMPED KENTEL.

**Oiwar-benn santelez sakramant ann Aoter ha war stad ar veleien.]**

1. — Jezuz-Krist. — Ha pa vec'h-hu glaoo evel euoo eal ba santel evel saot lano-Vadezour, oe vec'h ket c'hoaz e stad vad evit tostaat oc'h ar zakramaot zakr-ze nag evit he zerc'hel etre ho taouarn. Rak sakri ba kemeret korf Jezuz-Krist bag ive dibri bara aoo elez ne d-eo ket euno dra a zo dleet d'aoo dud evit ar mad a zo eoo-ho.

Mister braz-meurbed! Na pegeo buel eo stad ar veleien, ho deuz bet eur garg ne d-eo ket' bêt roet d'ano elez; rak n'euz oemet ar veleieo bep-keo eo bo deuz bet aoo ursou digaot aon lliz; n'euz oemet-bo a bell lavaret aoo oferen ba sakri korf Jezuz-Krist. Ar belek eta en deuz karg da zervicha Doue oc'h ann aoter; gaot komziou Doue eo' e prezek, hervez ma'z eo bet gourc'hemeooet gant Jezuz-Krist, pa reaz ar zakramaot sakr.

Doue avad a bleg d'ezhan kement tra zo pa blij gant-han, Doue a vez great pep tra bervez he c'hourc'hemenn, Doue eo en deuz great da geuta ar mister-ze hag a ra anezhan bemdez war ann aoter hep na ve gwelet gant den e-bed.

2. — Bez' e tleit eta, er zakramant sakr-ze, fisiout muioc'h e Doue holl-c'halloudek eget e kement tra a zeu eun bo spered pe er pez a welit dira-z-hoc'h. Rak-se ez eo red e tostafac'h oc'h ar zakramant-ze gant karantez ha doujans Doue. Bezit eta war evez hag evesait piz petra eo ar garg a zo roet d'eboc'h gant ann Eskop dre aun ursou sakr.

Setu c'houi belek ha sakret evit ar misteriou sakr. Evesait breman da lavaret ann oferen gant feiz ha karantez enn amzer ma'z eo red, ha da veza direbech e pep tra. Ne vezo ket skanvoc'h aze ho peac'h, kredit se, rak breman oc'h staget startoc'h eget ne d-oac'h a-raok, hag e tleit beva enn eur zantelez vrasoc'h.

Eur helek a dle beza enn-han pep seurt mad ha pep seurt furnez; he vuez

a dle heza eur skouer vad d'ar re all; ne dle ket heva e-c'hiz ma vev ar bohl, ne dle ket kerzet enn hent ma kerz ann darn-vuia euz ann dud; hez' e tle beva e-c'hiz ann elez enn eur hag ober hervez ma ra ar re vad war ann douar.

3. — Pa vez he wiskamanchou sakr enn-dro d'ezhan, ar helek a zo e leac'h Jezuz-Krist he-unan hag a dle pidi Doue stard ha gant eur galoun izel, ken evit-ban he-unan, ken evit ar bohl holl.

Dougen a ra kroaz ann Aotrou a-raok hag adre, evit m'en devezo atao sonj euz a c'hloasiou Jezuz-Krist. Dougen a ra ar groaz arao-z-han war ar gazul, evit ma evesaio piz oc'h huez Jezuz-Krist hag evit ma poanio kalounek da vont war he lerc'h. Dougen a ra ar groaz war he gein, evit ma c'houzanvo heb en em glemm ba dre garantez oc'h Doue, ann holl hoaniou a zeuio d'ezhan a herz ar re all.

4. — Dougen a ra ar groaz enn tu diaraok euz ar gazul, evit ma ouelo dourek war he hec'hejou he-unan; he dougen a ra a-ziadre, evit ma ouelo ive war hec'hejou ar re all dre druez ont-

ho, hag evit ma onezo ez eo lekeat da hanterour etre Doue hag ar bec'herien, hag evit na baouezo da bidi Doue ha da oferenna, ken n'en devezo bet digant Doue trugarez evit ann holl.

Pa lavar ann oferen zantel, ar belek a ra enor da Zoue ha levenez d'ann elez; rei a ra skouer vad d'ann Iliz, nerz d'ar re veo ha peoc'h d'ar re varo, hag hen he-unan en deuz he lod euz a bep seurt grasou Doue.

### EVIT HOR C'HELENN.

Mar fell d'e-hoc'h anaout ervad peger braz eo stad ar veleien gristen, ez eo red d'e-hoc'h evesaat piz petra eo ar velegiach. Evel-se ec'h anavezer dourn Doue, ec'h anavezer ez eo bet lekeat ar veleien gant Doue he-unan abaoue ma'z euz anezho. Rak, eme ann Abostol, *o veza n'euz nemet eunn Doue hep-ken, n'euz ive nemet eunn hanterour etre Doue hag ann dud, me lavar Jezuz-Krist, abostol ha belek-braz ar feiz; beo bepret evit pidi Doue evid-omp.* Pep belek, pa vez oc'h ober he garg, a zo e leac'h Jezuz-Krist, pe evit lavaret gwell, ar belek a zo Jezuz-Krist he-unan, a ra neuze e gwirionez ar pez a lavar hag ar

pez a ra ar belek ; hen hep-ken a ere hag a ziere, hen hep-ken a ro ar c'hras, hen hep-ken a ginnig d'he Dad ann Oan a lam pec'hejou ar hed. Hag evit gwir, *Jezuz o vont eur weach hep-ken gant he c'hoad ebars ar santuar, Jezuz en deuz hor prenet da viken.* Er c'hiz-ze, eur zakrifiz, eur belek, eur velegiach. me lavar ar *Belek-braz euz ar madou da zont*, a zo het lekeat e pep korn euz ann douar evit oher enn he c'houde, heteg ann deiz diveza, ar pez en deuz great Jezuz-Krist he-unan pa'z edo war ann douar.

Me am euz lavaret ne oa nemet eur velegiach, me lavar oc'h-penn ar velegiach a zo anezhi e pep leac'h, rak *ann holl vroadou a zo bet roet da Jezuz-Krist, hag e pep leac'h, adalek bro ar zao-heol bete bro ar c'hus-heol, e pep leac'h ar zakrifiz a dle beza great, hag eur ginnig glann a dle beza lekeat dirag ann Aotrou.* Ar velegiach a zo a viskoaz da viken, rak a heb amzer *Doue en deuz lavaret da Jezuz-Krist : Te zo va map, hag hirio oud bet ganet ac'hanoun.* Lavaret en deuz c'hoaz : *Te zo belek da viken hervez urz Melkizedek.* Ar velegiach a zo santel, rak hez'e oa *deread hon divije eur belek-braz er c'hiz-ze*, da lavaret eo, *santel, glann, dinam, hep dalc'h e-bed gant ar bec'herien ho savet huel enn tu all d'ann envou.* Ann droukspereiou zo-ken a zo het trec'het gant

ann hini *a zo d'ezhan ar velegiach da viken*, hag ho deuz testeniet ho-unan o lavaret : *N' a oar piou oc'h, sant Doue.*

Na pegen huel ha peger sakr eo eta karg ar belek ; na pegen diez-braz eo ive. Ar belek enn he velegiach a zo war zaouhanter gant Jezuz-Krist, belek-braz holl-c'halloudek ; belek eo gant-han hag enn-han e-pad ann oferen a lavar hemdez war ann aoter hep skuilla goad ; rei a ra ar bara a vuez, ar c'horf hag ar goad euz hor Zalver. Evit se eo en deuz bet ann ursou ; bez' en deuz het karg digant Map Doue evit silvidigez ar bed, hag ar pez a zo enn he stad da oher, a zo dioc'h ma'z eo braz ar garg sakr-ze. D'ezhan eo e gwirionez ez euz lavaret : *Bezit santel, o veza ma'z ounn-me santel, me a zo ann Aotrou ho Toue.*

Pec'her paour ma'z ounn, ken dinerz, ken toc'hor, ker sempl ; penaoz, o va Jezuz, ec'h hellinn-me kaout ar zantelez a fell d'e-hoc'h a ve enn-oun? Krena a rann em c'hreiz pa zonjann e kement-se, ha koll fisians a rafenn ma ne zeufac'h, dre bo madelez, d'am c'hrevaat o lavaret : *Ann dra-ze a zo dreist galloud ann dud, hogen pep tra a zo eaz da Zoue.*

—

## C'HOUEC'HVED KENTEL.

**Petra zo red da c'houlenn abars tostaat oc'h ann daol zantel.**

1. — ANN ENE MAD. — Aotrou, pa welann peger hraz oc'h ha pegen dister ounn, e krenann em c'hreiz gant spount, ha va ene a zo karget a vez. Rak ma ne dostaann ket o z-hoc'h, e pellaann dioc'h ar vuez, ha mar tostaann hep ma venn e stad vad, e kollann ho trugarez. Petra rinn-me 'ta, o va Done, c'houi a zo va nerz ha va sklerijen em ezommou?

2. — Diskouezit d'in ann hent eeun, diskit d'in ar pez a dleann da oher evit tostaat oc'h ann daol zantel, rak talvouduz-hraz eo d'in gouzout gant pehez feiz ha gant pehez doujans e tleann tostaat ouz-hoc'h, evit digemeret gant frouez ho sakramant sakr hag evit lavaret ann oferen zantel.

## EVIT HOR C'HELENN.

Mar d-eo red *abarz pidi*, *lakaat hon ene e stad vad*, kalz muioc'h ez eo red ober ann dra-ze abarz tostaat oc'h sakramant ann Aoter. Rak-se ann Abostol sant Paol a lavar : *Ra zeuio ann den da welet ervad petra eo he feiz, ha ra zebro neuze ar bara-ze ha ra evo ar c'halir-ze, rak ann hini a zebr hag a ev anezho e gwall stad, hen-nez a zebr hag a ev he varnedigez he-unan, o veza ne anavez ket korf ann Aotrou.* O va Doue, seul vui e welann e gweled va c'haloun, seul vui ivez ec'h anavezann, siouaz, n'emoun ket e doare vad da gemeret ho korf hag ho koad er zakramant sakr euz ann Aoter. Ha koulskoude *ma ne zebrann ket ho korf ha ma ne evann ket ho koad, n'am bezo ket ar vuez enn-oun.* Setu me eta nec'het hag etre daou, rak c'hoant am euz da azeza oc'h ho taol zantel e-kichen ar re vad, hag aoun am euz na zeufenn da glevet ar ch'omziou spountuz-man : *Perak oc'h-hu deuet aman hep beza gwisket ho sae eured? Liammit he zaouarn hag he dreid d'ezhan, ha taolit-hen e-kreiz ann devalijen a-ziavez ; eno ema ann daelou hag ar skrign-dent.*

Na petra rinn-me 'ta? Setu petra a rinn : mont a rinn evel ma'z ounn, paour,

hep netra e-bed ha noaz, mont a rinn dirak va Aotrou ha va Doue, ha neuze e hivirinn d'ezhan : ho pezet truez ouz-in, Aotrou; plijet gan-e-hoc'h va gwiska hoc'h-unan gant ar zae c'hlann, evit ma vezinn kavet mad da vont ebarz kampr ar fest. Ma ne zeuit ket da rei skoaz d'in, ma ne roit ket d'in ar pez am euz ezomm, biken ne vezinn kavet mad evit tostaat ouz ho taol zantel. Plijet gan-e-hoc'h sellet a druez oc'h ar paour keaz-man; deut d'he gavout, Tad mad ha trugarezuz-meurbed, astennit ho tourn evit he c'hoalei, noaz ma'z eo! Ia, Aotrou, fisians am euz het enn-hoc'h, ha ne vezinn ket goloet a vez da viken.

---

## SEIZVED KENTEL.

**Red eo d'e-omp furcha e gweled hor c'haloun ha kemeret eur menoz mad-bennag evit mont war wellaat.**

1. — Jezuz-Krist. — Red eo dreist pep tra evit lavaret ann oferen, evit lakaat he zourn war ar zakramant sakr hag evit he gemeret, red eo e tostafe ar beleck oc'h ann aoter gant eur galoun izel-meurbed, gant eunn doujans ar

vrasa, gant eur feiz kre ha gant ar c'hoant santel da enori Doue.

Evesait piz ouz ho koustians ha, dioc'h mac'h hellot, netait anezhi dre eur gwir c'hlac'har ha dre eur govesion great gant eur galoun izel, enn hevelep doare na vezo enn ho kaloun netra a gemend a lakafe da zevel rebech ennhoc'h, nag a hellfe miret na dostafac'h oc'h ann aoter gant eur galoun distag dioc'h pep tra. Ho pezet eur gwir c'hlac'har euz ho pec'hejou holl, hirvoudit ha gouelit dreist pep tra war ar pec'hejou a rit hemdez, ha mar hoc'h euz amzer a-walc'h, ansavit da Zoue, e gweled ho kaloun, ann holl enkresiou a zigas d'e-hoc'h ho kwall-ioulou.

2. — Hirvoudit o veza ma'z oc'h c'hoaz ken dalc'het gant plijaduresiou ar c'hik ha ken touellet gant traou ar hed; hirvoudit o veza ma'z oc'h ker laosk da drec'hi ho kwall-ioulou ha ma hoc'h euz ken aliez a c'hoantegesiou direiz

Hirvoudit o veza ma n'oc'h ket war evez ę-kenver ho skianchou a-ziaveaz ha ma'z oc'h sparlet ken aliez a weach gant pep seurt faltaziou; o veza ma'z oc'h ken

evesiek e-kenver ann traou a-ziaveaz ha ken dievesiek e-kenver ann traou a-ziaharz.

Hirvoudit o veza ma'z oc'h ker buan da c'hnarzin ha da c'hnari, ha ker kalet pa ranker gnuela ha kanut keuz; ker buan da lanskaat ha da veva enn hoc'h eaz, ha ken dieguz pa vez red kastiza ho korf ha kaout ar gwir feiz; ker c'hnantek da glevet ann nevezentinu ha da welet ann tranu kaer, ha ken digaloun evit ann traon dister; ker c'hnantek da zastum madnu, ha ken dic'hnantek da rei, ker stag nuz hn tra hoc'h-unan.

Hirvnudit n veza ma'z oc'h ken dievez enn hn knmziou hag n veza ne nuzoc'h ket tevel pa vez red; ken diroll enn hn puez ha ken dievez enn hoc'h nheriou; ken techet d'al lnntegez ha ker hnuzar oc'h mnuez Dnue; ker c'hoantek da ehana, ha ken dic'hnantek da boania ha da lahnurat; ken dihun evit klevet kelnu, ha ker knusket pa vez red pidi Dnue dioc'h ann nnz; ken dievez e-pad hn pedennnu, ha ken dnuget da lavaret anezhn huan.

Hirvoudit o veza ma'z oc'h ker laosk

enn eur lavaret ar hrevial, ker kleuar enn eur lavaret ann oferen, ker seac'h enn eur zigemeret ar zakramant sakr. Hirvoudit o veza ma'z oc'h ken dievez a spered, rak dihaot eo d'e-hoc'h e vec'h distag a-grenn dioc'h ann traou a-ziaveaz. Hirvoudit o veza ma'z oc'h ker huan da vont drouk enn-hoc'h ha ken douget da oher poan d'ar re all; ken tear enn eur varn ann nesa ha ker kriz enn eur damall anezho; ker laouen pa vezit euruz, ha ker laosk pa vezit enkrezet; hirvoudit o veza ma'z oc'h hoaz da gaout c'hoant da vont war wellaat, ha m'az eo ken diez d'e-hoc'h kas ho c'hoant da henn.

3. — Goude ansav ar pec'hejou-ze hag ar re all, kemend a zo anezho, goude gouela war-n-ezho gant glac'har, ansavit ive ho tistervez hoc'h-unan gant eur c'hoant stard da vont war wellaat ha da vont hemdez mui-oc'h-vui war gresk er mad.

Goude-ze deut d'en em ginnig hoc'h-unan d'in a galoun vad hag a ioul frank, war ann aoter euz ho kaloun, evit gloar va hano, enn eur rei d'in evit hepred ha gaut feiz ho korf hag hoc'h ene. Neuze e

viot e stad vad da dostaat oc'h Doue evit kinnig ar zakrifiz d'ezhan hag evit kemeret va c'horf-me gant frouez er zakramant sakr.

4. — Rak n'euz netra a gemend a ve gwelloc'h evit plijout da Zoue, n'euz netra a gemend a ve talvoudusoc'h evit lemel ho pec'hejou eget eu em lakaat hoc'h-unan a-grenn hag a galoun frank etre daouarn ann Aotrou Doue, dre ginnig korf Jezuz-Krist enn oferen hag er goumunion.

Mar grafe ann den kemend ha mac'h hellfe oher, ma eu defe eur gwir c'hlac'har euz he bec'hejou, kel liez gweach ha ma tosta ouz-in evit goulenn gras ha trugarez : *m'hen tou dre-z-oun va-unan*, eme ann Aotrou, *n'am bezo mui sonj euz he bec'hejou, ha distaolet holl e vezint diwar-n-ezhan, rak ne fell ket d'in e varvfe ar pec'her, gwell eo gan-en e tistrofe ouz in hag e vevfe.*

EVIT HOR C'HELENN.

Evit tostaat e stad vad oc'h ann aoter, n'euz netra a ve gwelloc'h, n'euz netra a

ve red muioc'h eget diskenn enn hon ene ha furcha doun ha piz bete gweled hor c'haloun. Bez' hon euz enn hon ene eur skeuden enz a rouantelez ann devaljen ; eno e vev, eno e kresk mui-oc'h-vui bemdez eunn taol braz a dechou fall ganet diwar ar pec'hed en deuz saotret huez ann den er penn kenta. Piou-bennag a ziskenn e gwirionez e gweled he ene, a gav enn-han ar grisiou euz a bep tra fall : rogentez ar galoun hag he stroll ganthan; ar c'hoant dreist kemm da anaout pep tra, ar c'hoantegesiou fall, ar gasoni a zigas ann drouk-komziou; ann erez, mamm ann torfejou ; krizder ar galoun, plijaduriou fall ar spered hag ar bizder ne haouez ket da lavaret : *digas, digas d'in atao.* Petra-bennag ne gresk ket hevel-hevel e pep den ann had-ze a varo, evelato diwana a reont e kaloun ann dud holl, ha n'euz nemet ar c'hras hep-ken a ve evit mouga anezho muioc'h pe nebeutoc'h.

Setu hon lod war ann douar abaoue pec'hed hon tad kenta. *Piou er stad ker reuzeudik-ze, piou na zeufe da grial gant spount war-zu ann Aotrou Doue* evit goulenn out-han nerz ha trugarez : *Tec'het a ra ann Aotrou Doue dioc'h ar re a guz ho fec'hejou, ober a ra trugarez e-kenver ar re en dañ-mall ho-unan.* Gant truez oc'h ar hec'herieu, Jezuz-Krist en deuz grcat sakramant

ar binijen evit gwalc'hi anezho e goad ann Oan, hag ho lakaat da veza glann ha dibec'h evel Adam pa oe krouet gant Doue. Setu aze ar gwir zae eured, ar zae a zo red da gaout evit mont oc'h taol e-kichen ar Pried sakr.

C'houi eta, c'houi a zo o tougen gant anken beac'h ho pec'hejou, deut affo, deut gant daelou, gant feiz, gant fisians ha gant karantez, deut da ziskarga ho peac'h e-c'harz treid ann hini a zo e leac'h Map Doue he-unan e sakramant ar binijen. It d'he gavout oc'h en em izelaat, it enn eur ouela, ha neuze dourn Doue a ze-c'ho ho taelou; neuze ive, pa en devezo Doue roet a nevez he c'hras d'e-hoc'h, pa viot e peoc'h gan-e-hoc'h hoc'h-unan, neuze e kanot gant levenez ar ganaouen zantel : *Euruz ar re a zo bet distaolet ho fallagriez diwar-n-ezhô ha lamet ho fec'hejou! Euruz ann hini n'eo ket bet tamallet he bec'hed d'ezhan gant ann Aotrou, hag a zo bet he galoun hep troidel! O veza n'am euz ket ansavet va fallagriez, setu va fec'hed a zo koseet em eskern, ha kriet em deuz em ene hed ann deiz. Rak noz-deiz ho tourn, o va Doue, a zo en em astennet pounner warn-oun. Em anken, ounn en em droet hag en em zistroet e-pad ma'z edo ann drean o toulla va c'haloun. Neuze em euz ansavet d'e-hoc'h va fec'hed, neuze n'em euz ket kuzet va fallagriez ouz-hoc'h. La-*

*varet em euz : Em enep va-unan ec'h ansavinn va fallagriez d'ann Aotrou. Ha c'houi, Aotrou, hoc'h euz distaolet tiwar-n-oun drougiez va fec'hed. Rak-se ho servicherien en em erbedo ouz-hoc'h enn amzer vad, ha diroll ann dour braz na dostaio ket out-ho.*

---

## EIZVED KENTEL.

**Jezuz-Krist o vezа en en ginniget evid-omp war ar groaz, ei e dle ive en em ginnig' d'ezhan.**

1. — Jezuz-Krist. — Evel ma'z ounn en em ginniget va-unan a galoun vad da Zoue, va Zad, evit ho pec'hejou, va divreac'h astennet war ar groaz ha va c'horf enn noaz-heo, enn hevelep doare n'oa enn-oun netra e-hed na vije bet kinniget evit paea da Zoue ar hoan dleet d'ho pec'hejou; evel-se ive e tleit, hemdez enn oferen, en em ginnig hoc'h-unan d'in a galoun vad evel euno hostiv glann ha santel, gant holl nerz ho kaloun, gant holl garantez hoc'h ene, hag oc'h en em zilezel hoc'h-unan e pep tra gwella mac'h hellot.

Ne c'houlennann digan-e-hoc'h netra ken nemet m'en em lekeot holl etre va daouarn-me. Me a hriz evel netra kemend a root d'in, ma n'en em roit ket hoc'h-unan; rak ne vern d'in petra root, me ho klask ha netra ken.

2. — E-c'hiz na ve ket a-walc'h evid-hoc'h kaout hep-z-oun holl vadou ann douar, evel-se ive ne hello plijout d'in netra euz ar pez a vezo roet gan-e-hoc'h, ma n'en em givnigit ket hoc'h-unan. En em ginnigit d'in, en em roit holl da Zoue, hag ho kinnig a vezo kavet mad gan-en. En em ginniget ounn d'am Zad evid-hoc'h, roet em euz ive d'e-hoc'h va c'horf ha va goad da voed, evit ma vijenn holl d'e-hoc'h ha ma vijac'h ive holl d'in-me.

Sonjit ervad ; ma n'en em zilezit ket hoc'h-unan, ma n'en em likit ket a galoun vad etre va daouarn, ho kinnig ne vezo ket klok, ha ne vezimp ket, e'houi ha me, a-unan a-grenn. Red eo eta d'e-hoc'h, aharz ober tra all e-bed, en em lakaat a galoun vad etre daouarn ann Aotrou Doue, mar fell d'e-hoc'h gounid

e teu enn-omp ar furnez, ar sklerijen a zo a viskoaz hag ivez Verb-Doue, ar Ger beo. Eun-omp e teu ann hini a ro ar c'hras hag ar feiz; enn-omp e teu ann hini a lavar d'e-omp hor bezo da viken ar pez emomp o c'hedal. Kort Jezuz Krist, staget oc'h ar groaz evid-omp, a zeu da veza hor c'horf hon-unan; he c'hoad zo het saveteet ar bed gant-han, he c'hoad a zo mesket gant hor goad. Eur pok santel a unvan hon ene gant ene hor Zalver; Doue he-unan a zeu enn-omp hag a lam ac'hanomp kemend a ioa bet saotret gant ar pec'hed; Jezuz, hor mignoun feal, a zeu enn hor c'haloun, komz a ra ouz-omp o lavaret : *Laka ac'hanoun evel eur ziel war boull da galoun, rak ar garantez a zo krevoc'h evit ar maro.* Neuze e vezomp devet gant *ar garantez-ze ker flamm hag ann tan,* ha ne welomp netra ken nemet hor muia karet, n'hon euz mui ken buez nemet he vuez, hag holl' hoaniou ar vuez-man a dorr war-n-ezho, pa zonjomp e dudiou ann env.

---

## DAOUZEKVED KENTEL.

**Bez' e tleer en em lakaat gant kalz a aked e doare vad da gounnaia.**

1. — Jezuz-Krist. — Me a gar eur

galoun c'hlann; digan-en-me eo e teu pep santelez; me a glask eur galoun neat, enn-hi eo e karann heza. *Grit d'in eur zal vraz, hag e rinn ar Pask enn ho ti gant va diskibien.* Mar fell d'e-hoc'h e teufenn d'ho kavout hag e choumfenn enn hoc'h, *skubit er meaz ar goell koz ha netait ho kaloun.*

Pellait diouz ho kaloun holl bredeirou ann douar hag holl safar ann techou fall. *Pell dioc'h ar bed, evel eur golvan a zo he-unan dindan eunn doen,* son-jit enn ho pec'hejou gant eur gwir c'hlac'har enn ho kaloun. Rak eur mignoun zo' boaz da aoza evit he vignoun ar gaera hag ar wella gampr a zo enn he di; evel-se e tiskouez pegement e kar he vignoun.

2. — Evelato dalc'hit sonj mad n'oc'h ket, kaer ho pe, evit en em lakaat e doare vad da goumunia, ha pa vec'h eur bloaz hed-da-hed gant ar pez-lahour-ze hep na rafac'h netra all e-hed ken. Hogen dre va madelez-me ha dre ar c'hras hep-ken eo ec'h hellit tostaat oc'h va zaol zantel, evel a ra eunn den paour a zo bet pedet gant eunn den pinvidik

da zibri oc'h taol gant-han, ha ne d-eo ket evit anaout ar vadelez-ze nemet enn eur he drugarekaat ez vuel a greiz he galoun.

Grit ar pez a hellot ha gwella mac'h hellot; diwallit na gemerfac'h korf ann Aotrou ho muia karet, diwallit na gemerfac'h anezhan evit ober dioc'h ar c'hiz hag evit ober ar pez oc'h dalc'het da ober. Kemerit gant doujans ha gant karantez korf ann hini a blij gant-han dont d'ho kavout.

Me eo a zo oc'h ho kervel, me eo a c'houre'hemenn d'e-hoc'h dont, me eo a roio d'e-hoc'h ar pez hoc'h euz ezomm; deuit 'ta ba kemerit ac'hanoun.

3. — Pa roann me d'e-hoc'h ar c'hras da veza birvidik a galoun, neuze e tleit trugarekaat ho Toue evit se, rak ne d-eo ket dre ma'z oc'h bet kavet mad da gaout ar c'hras-ze eo huc'h euz bet anezhi; bez' ez eo dre m'am euz bet truez ouz-hoc'h. Mar hoc'h euz diouer euz ar c'hras-ze, mar kav d'e-hoc'h ez euz eur zec'hor vraz enn hoc'h ene, pedit stard, hirvondit a wir galoun ha na baouezit ket da skei war an or, keu

na vezo roet d'e-hoc'h eunn tamm-hennag diwar va zaol, pe eul lomm euz ann dour a c'hras, dour mad evit ar zilvidigez.

Ezomm hoc'h euz ac'hanoun-me; me avad n'am euz ezomm e-hed ac'hanoc'h. N'oc'h ket deuet d'am c'havout evit va zantelaat me; me avad eo a zeu davedhoc'h evit ma viot gwelloc'h ha santeloc'h. Dont a rit etrezek enn-oun evit ma viot santeleet gan-en, evit ma viot a-unan gan-en. Dont a rit d'am c'haout evit ma vezo roet d'e-hoc'h grasou nevez a zo red d'e-hoc'h da gaout evit mont war well er mad. Na list ket ar c'hrasou-ze da vont e-biou, hogen bezit aketuz-meurbed, evit ma vezo ho kaloun e doare vad hag evit ma vezo digor d'ho muia karet.

4 — Ne d-eo ket a-wale'h abars koumunia, lakaat ho kaloun da domma gant karantez; red eo d'e-hoc'h c'hoaz poania d'he derc'hel er stad-ze goude ar goumunion. Teurel evez war-n-hoc'h hoc'h-unan a-c'houde-vez, a zo eunn dra red, kement ha ma'z eo red en em lakaat e stad vad abars koumunia; rak

n'euz tra a ve gwelloc'h evit kaout grasou puill ba puill, eget evesaat piz evel-se ouz-hoc'h hoc'h-hunan. Ar stad vad-ze a zo red d'e-hoc'h da gaout evit koumunia ervad; n'euz tra gwasoc'h evit ho pellaat diout-hi eget oa d-eo en em rei re vuhan d'aoo traou a-ziaveaz goude ar goumunioo.

Komzit oebeut, en em dennit eno eul leac'h distro, bag eoo bezit hoc'h-unan gaot Doue, rak gan-e-hoc'h ema breman ano hini oe d-eo ket ar bed boll evit lemel digan-e-hoc'h.

D'in-me eo e tleit eo em rei hep dere'hel netra e-bed enn tu diouz-hoc'h, eon hevelep doare na vevot mui nemet enn-ouo hep-keo, er-meaz a hep oec'h hag a hep enkrez.

## EVIT HOR C'HELENN.

Diou zra zo red evit en em lakaat e stad vad da ober hor Pask hervez al lezen nevez : *Netaat ar gampr-Fask ha lakaat enn-hi traou kaer*; da lavaret eo, pa fell d'ezhan kemeret evel ma'z eo dleet korf ha goad Jezuz-Krist, ann ene a dle beza, da genta boll, neat a bec'hed; gwalc'het e tle beza bet a-raok gant daelou ar bini-

jen ha boaz ive d'en em rei d'ar mad, evit ma vezo kavet mad dirak Doue. Ar pez a blij da Zoue, ar pez a denn muia he c'hrasou, eo eunn den a zo izel he galoun, eunn den en em zispriz he-unan, eunn den en deuz eur feiz kre ha ne ra nemet ar pez a fell da Zoue, eunn den a zo distag dioc'h traou ann douar ha ne c'hoanta ken nemet madou ann env. Ar pez a blij muia da Zoue eo ar garantez evit ann nesa, rak *ar garantez a zo sioul, ne oar klemm, ne deuz ket a warisi, ne ra netra gant dievezded, ne d-eo ket rok.anezhi, ne.gar ket en em zevel, ne glask ket he mad he-unan, ne zao ket drouk enn-hi evit tra, ne daol gaou uar zen e-bed, ne gar nep dislealded, ne gar nemet ar uirionez; gouzanv a ra pep tra, kredi pep tra, gortoz pep tra hag herzel oc'h pep tra.*

O karantez a zeu e gwirionez euz ann env! Karantez a zo gwelloc'h eget ar wella tra a zo, hervez a lavar ann Abostol braz sant Paol: *Ha pa venn-me, emez-han, evit prezeg e kement iez zo hag evel ann Elez ho-unan, petra ve kementse d'in? Rak ma n'em euz ket a garantez e-kenver ann nesa, ne d-ounn nemet evel ann arem a zon, pe evel eunn drompill skiltruz. Ha p'am be-me galloud evit anaout ann traou da zont, ha pa venn-me evit anzout ann holl visterioù; ha p'am be-me kement gwiziegez zo, ha p'am*

*be-me eur feiz kre a-walc'h evit lakaat ar menesiou da loc'h, petra dalvezfe kement-se d'in? Rak ma n'em euz ket a garantez evit ann nesa, ne d-ounn netra. Ha p'am be-me roet va madou holl evit maga ar re baour, ha p'am be-me stlapet va c'horf enn tan; ma n'em euz ket a garantez evit va nesa, ann traouze holl ne dalvezfent netra d'in.*

Ene kristen, mar fell d'e-hoc'h mont da lest ann eured, grit e-c'hiz a reaz ar Gwerc'hezed santel euz ann Aviel : *Kemerit eol hag aozit ho kleuzeuriou evit montwar arbenn d'ar Pried*; rak ar re a vezo mouget ho c'hleuzeuriou, a glevo ar c'homziou spountuz-man : *E gwirionez ne anavezann ket ac'hanoc'h.*

---

## TRIZEKVED KENTEL.

**Ar c'hristen mad a dle c'hoantaat euz a greiz he galoun beza a-unan gant Jezuz-Krist a sakramant ann Aoter.**

1. — ANN ENE MAD. — Piou a lakai ac'hanoun, Aotrou, d'ho kaont hoc'h-unan, evit mac'h hellinn digeri d'e-hoc'h dor va c'haloun hag evit ma viot d'in evel m'am euz c'hoant e vec'h, enn hevelep doare na vezinn mui disprizet gant

den ha n'am bezo karantez e-bed evit ann traou krouet. Biviziken ne vezo mui nemed-hoc'h o komz onz-in ha me oozhoe'h, e-e'hiz ma komz enr mignonn ouz he vignoun, hag e-c'hiz mac'h azez oc'h taol gant-han

Ar pez a e'honlennann, ar pez am eoz e'hoant eo ma vezino holl a-unan gan-e-hoc'h, ha ma vezo va e'haloun distag dioc'h pep tra krouet, evit ma teuinn da gaout va lod e traou ann env, enn eur dostaat oe'h aon daol zantel hag enn eur glevet aliez ann oferen.

Aotrou, va Doue, peur e vezinn-me a-unan gan-e-hoc'h ha heuzet enn-hoc'h? Peur ec'h en em aukounac'hainn-me a-grenn, evit ma viot enn-ouo ha ma vezinn-me enn-hoc'h? Plijet gan-e-hoc'h ma vezimp-oi da viken hoo daou evel uoao!

2. — C'houi a zo e gwirionez va muia karet, *ar muia karet am euz great ann dibab anezhan e-touez kant ha kant all;* va eue a fell d'ezhao choum gant-han da viken.

C'houi a zo e gwirionez *ar roue a beoc'h;* enn-hoc'h ema eaz va ene, enn-

hoo'h ema gwir heoo'h va c'haloun; ermeaz ac'hanoc'h n'euz nemet labour, anken ha poaniou e-leiz. *C'houi a zo e gwirionez eunn Doue kuzet,* mont a rit kuit dioc'h ann dud difeiz ha *karet a rit komz oc'h ar re a zo izel hag eeun ho c'haloun.*

Na peger braz eo ho madelez, Aotrou, va Doue, pa hoc'h euz roet d'ho pugale ar hara diskennet euz ann env, evit diskouez d'ezho ar garantez hoc'h euz evit-ho! Ia avad, *n'euz pobl tud all e-bed, peger braz-bennag e ve, hag e defe Doueed a dosta out-ho* evel ma rit-hu out-omp, va Doue. Bez' emoc'h atao dirak daoulagad ho servicherien vad, hag en em rei a rit hoc'h-unan bemdez d'ezho evit ho maga, evit ho frealzi hag evit ho lakaat da zevel ho c'haloun etrezek ann env.

3. — Pe leac'h ema o gwirionez war ann douar ar bobl tud a ve par d'ar Gristenien? E pe vro, dindan tro ann heol, ez euz tra a ve karet gant Doue kement ha ma'z eo ann ene mad a blij gant Doue diskenn enn-han evit he vaga gant he gorf sakr?

O gras a zo dreist spered ann den! Madelez vraz-meurbed! Karantez Dnue a zn hep kemm na ment e-keuver ann den he-unan hep-ken!

Allaz! na petra rinn-me evit ar c'hrasze, evit ar garantez-ze a zn kement ha ma'z eo Dnue he-unan? N'em euz netra a gemend a ve gwellnc'h da nher evit plijnut da Znue, eget rei d'ezhan va c'halnun hep distak, ba beza a-unan a-grenn gant-han.

Pa vezo va ene unanet mad gant Dnue, neuze e tridn em c'hreiz; neuze ann Antrnu a lavaro d'in: Mar fell d'ehnc'h beza gan-en, me a fell' d'in ive beza gau-e-hnc'h. Ha me a lavarn neuzo d'ezhan: Plijet gan-e-hoc'h, o va Dnue, choum gan-en, rak me a fell d'in a wir galoun chnum gan-e-hnc'h; n'em euz ken c'hoaut nemet ma vezo va c'halnun a-unan gau-e-hoc'h.

EVIT HDR C'HELENN.

En em lakaat a rann etre ho taouarn, va Doue; en em rei a rann d'e-hoc'h, c'houi a zo Doue hep-ken, n veza ma fell d'in beza a-unan gan-e-hoc'h; en em rei a rann d'e-hoc'h, Doue a zo a viskuaz da viken

Done braz-meurbed ha dreist spered ann den, o veza ma fell d'in en em veuzi enn-hoc'h hag en em ankouriac'haat va-unan; en em rei a rann d'ho furnez dreist pep furnez, o veza ne fell d'in kerzet nemet dioc'h ma fell d'e-hoc'h; en em rei a rann d'ho kourc'hemennou santel, pe int-hi zo anavezet pe ne d-int ket, ha me a fell d'in ober diout-ho, o veza ma'z int holl leal ha gwirion; en em rei a rann d'e-hoc'h, Done a zo a viskoaz hag a vezo da viken, o veza ma fell d'in heza euruz gan-e-hoc'h enn ho kichen; en em rei a rann d'e-hoc'h, Tad madelezuz-meurhed, evit ma tigemerot ac'hanoun etre ho tivreac'h, pa vezo deuet ann amzer hoc'h euz lavaret. Barner gwirion, c'houi a gar dic'haoui ar pec'her hag ann den difeiz, en em lakaat a rann etre ho taouarn, evit ma teuinn da veza leal ha santel. Ne fell ket d'in avad en em lakaat etre daouarn ar Barner-ze a gastiz ar pec'hejou, rak neuze ez afenn da goll hag e vedfenn, siouaz d'in, dioc'h am he gounezet; ha kouiskoude, Aotrou, ho parnedigesiou a zo gwirion ha santel evel ma'z oc'h hoc'h-unan e pep tra; santel int, hag em sakrifiz-me e tleont kaout perz ive. Red eo eta d'in plega d'ho kourc'hemennou; ha setu Jezuz o tont diraz-oun evit m'en em lakiinn enn-han, gant-han ha dre-z-han dindan ar barnedigesiou-ze.

## PEVARZEKVED KENTEL.

**War ar c'hoant ho deuz eneou santel zo da gemeret korf Jezuz-Krist.**

1. — ANN ENE MAD. — *Na c'houi zo mad a-vepred hag atao, o va Doue, e-kenver ar re a vev enn ho toujans!* Pa zonjaon peger braz eo ar feiz hag ar garantez ho deuz eneou saotel zo, pa dostaont oc'h ar zakramant sakr, oeuze e teuano aliez da ruzia gant ar vez o welet peger ien ha peger seac'h eo va c'halouo, pa dostaann ouz hoc'h Aoter hag ouz ann daol zantel.

Mez am euz o veza ne d-eo ket va ene tennet war zu enn-hoc'h hag entanet a-grenn dira-z-hoc'h, hag o veza n'ouon ket evit ho karet stard evel m'ho deuz great euno taol braz a gristenien. Pa vezont-hi oc'h en em lakaat e stad vad, ar re-man n'int ket evit miret oc'h ho daelou da redek, ker braz eo ar c'hoant ho deuz d'ho tigemeret, ker braz eo ho c'harantez!

Ho c'haloun hag ho geoou a zo digor

war-eunn-dro da derri ho sec'hed enn-hoc'h, o va Doue, c'houi a zo feunteun ann dour a vuez ; ha n'euz netra evit rei d'ezho ho gwalc'h ha terri ho naoun, netra nemet ho korf sakr a gemeront gant eul levenez ar vrasa ha gant eunn doujans ar virvidika.

2. — Na peger kre eo ho feiz! Nag hen a ziskouez sklear emoc'h e gwirionez e sakramant ann Aoter! *Rak ar re a zo ho c'haloun evel eunn tan beo pa vez Jezuz-Krist gant-ho, ar re-ze a anavez e gwirionez ema ann Aotrou er bara sakr.*

Na peger pell ema aliez dioc'h va c'haloun eur feiz ker beo, eur garantez ker flamm, siouaz d'in! O va Jezuz, c'houi zo ker mad, ken tener ha ker karantezuz, sellit a druez ouz-in, paour keaz ma'z ounn! Plijet gan-e-hoc'h rei d'in aliez er goumunion sakr eunn elfen euz ho karantez, evit ma teuio va feiz da veza startoc'h-starta, evit ma kresko va fisians enn ho madelez, hag evit ma vezo va c'haloun entanet atao gant tan ar garantez, p'am bezo-me bet ar Mann a zeu euz ann env.

na vezo roet d'e-hoc'h eunn tamm-hennag diwar va zaol, pe eul lomm euz ann dour a c'hras, dour mad evit ar zilvidigez.

Ezomm hoc'h euz ac'hanoun-me; me avad n'am euz ezomm e-bed ac'hanoc'h. N'oc'h ket deuet d'am c'havout evit va zantelaat me; me avad eo a zeu daved-hoc'h evit ma viot gwelloc'h ha santeloc'h. Dont a rit etrezek enn-oun evit ma viot santeleet gan-en, evit ma viot a-unan gan-en. Dont a rit d'am c'haout evit ma vezo roet d'e-hoc'h grasou nevez a zo red d'e-hoc'h da gaout evit mont war well er mad. Na lest ket ar c'hrasou-ze da vont e-biou, hogen bezit aketuz-meurbed, evit ma vezo ho kaloun e doare vad hag evit ma vezo digor d'ho muia karet.

4. — Ne d-eo ket a-walc'h abars koumunia, lakaat ho kaloun da domma gant karantez; red eo d'e-hoc'h c'hoaz poania d'he derc'hel er stad-ze goude ar goumunion. Teurel evez war-n-hoc'h hoc'h-unan a-c'houde-vez, a zo euon dra red, kement ha ma'z eo red en em lakaat e stad vad abars koumunia; rak

n'auz tra a va gwelloc'h evit kaout grasou puill ha puill, eget'evesaat piz eval-se ouz-hoc'h hoc'h-hunan. Ar stad vad-ze a zo red d'a-hoc'h da gaout evit koumunia arvad; n'euz tra gwasoc'h evit ho pellaat diout-hi eget na d-eo eu em rei re vuhan d'ann traou a-ziaveaz goude ar goumunion.

Komzit nebeut, en em dennit ann eul leac'h distro, hag eno bezit hoc'h-unan gant Doue, rak gan-e-hoc'h ema breman ann hini ne d-eo ket ar bed holl evit lemel digan-e-hoc'h.

D'in-ma eo e tlait en em rai hep derc'hel netra e-bed enn tu diouz-hoc'h, enn hevelep doare na vevot mui nemet enn-oun hep-ken, er-meaz a hep nec'h bag a bep enkrez.

### EVIT HOR C'HELENN.

Diou zra zo red evit en em lakaat e stad vad da ober hor Pask hervez al lezen nevez : *Netaat ar gampr-Fask ha lakaat enn-hi traou kaer*; da lavaret eo, pa fell d'ezhan kemeret evel ma'z eo dleet korf ha goad Jezuz-Krist, ann ene a dle beza, da genta holl, neat a bec'hed; gwalc'het e tle beza bet a-raok gant daelou ar bini-

jen ha boaz ive d'en em rei d'ar mad, evit ma vezo kavet mad dirak Doue. Ar pez a blij da Zoue, ar pez a denn muia he c'hrasou, eo eunn den a zo izel he galoun, eunn den en em zispriz he-unan, eunn den en deuz eur feiz kre ha ne ra nemet ar pez a fell da Zoue, eunn den a zo distag dioc'h traou ann douar ha ne c'hoanta ken nemet madou ann env. Ar pez a blij muia da Zoue eo ar garantez evit ann nesa, rak *ar garantez a zo sioul, ne oar klemm, ne deuz ket a warisi, ne ra netra gant dievezded, ne d-eo ket rok anezhi, ne gar ket en em zevel, ne glask ket he mad he-unan, ne zao ket drouk enn-hi evit tra, ne daol gaou war zen e-bed, ne gar nep dislealded, ne gar nemet ar wirionez; gouzanv a ra pep tra, kredi pep tra, gortoz pep tra hag herzel oc'h pep tra.*

O karantez a zeu e gwirionez euz ann env! Karantez a zo gwelloc'h eget ar wella tra a zo, hervez a lavar ann Abostol braz sant Paol : *Ha pa venn-me,* emez-han, *evit prezeg e kement iez zo hag evel ann Elez ho-unan, petra ve kement-se d'in?" Rak ma n'em euz ket a garantez e-kenver ann nesa, ne d-ounn nemet evel ann arem a zon, pe evel eunn drompill skiltruz. Ha p'am be-me galloud evit anaout ann traou da zont, ha pa venn-me evit anaout ann holl visteriou; ha p'am be-me kement gwiziegez zo, ha p'am*

*be-me eur feiz kre a-wale'h evit lakaat ar menesiou da loc'h, petra dalvezfe kement-se d'in? Rak ma n'em euz ket a garantez evit ann nesa, ne d-ounn netra. Ha p'am be-me roet va madou holl evit maga ar re baour, ha p'am be-me stlapet va c'horf enn tan; ma n'em euz ket a garantez evit va nesa, ann traouze holl ne dalvezfent netra d'in.*

Ene kristen, mar fell d'e-hoc'h mont da fest ann eured, grit e-c'hiz a reaz ar Gwerc'hezed santel euz ann Aviel : *Kemerit eol hag aozit ho kleuzeuriou evit montwar arbenn d'ar Pried*; rak ar re a vezo mouget ho c'hleuzeuriou, a glevo ar c'homziou spountuz-man : *E gwirionez ne anavezann ket ac'hanoc'h.*

---

## TRIZEKVED KENTEL.

**Ar c'hristen mad a dle c'hoantaat enz a greiz he galoun beza a-unan gant Jezuz-Krist e sakrament ann Aoter.**

1. — ANN ENE MAD. — Piou a lakai ac'hanoun, Aotrou, d'ho kaout hoc'hunan, evit mac'h hellinn digeri d'e-hoc'h dor va c'haloun hag evit ma viot d'in evel m'am euz c'hoant e vec'h, enn hevelep doare na vezinn mui disprizet gant

den ha n'am bezo karantez e-hed evit ann traou krouet. Hiviziken ne vezo mui nemed-hoc'h o komz ouz-in ha me ouz-hoc'h, e-c'hiz ma komz eur mignoun ouz he vignoun, hag e-c'hiz mac'h azez oc'h taol gant-han

Ar pez a c'houlennann, ar pez am euz c'hoant eo ma vezinn holl a-unan gan-e-hoc'h, ha ma vezo va c'haloun distag dioc'h pep tra krouet, evit ma teuinn da gaout va lod e traou ann env, enn eur dostaat oc'h ann daol zantel hag enn eur glevet aliez ann oferen.

Aotrou, va Doue, peur e vezinn-me a-unan gan-e-hoc'h ha heuzet enn-hoc'h? Peur ec'h en em ankounac'hainn-me a-grenn, evit ma viot enn-oun ha ma vezinu-me enn-hoc'h? Plijet gan-e-hoc'h ma vezimp-ni da viken hon daou evel unan!

2. — C'houi a zo e gwirionez va muia karet, *ar muia karet am euz great ann dibab anezhan e-touez kant ha kant all;* va eue a fell d'ezhan choum gant-han da viken.

C'houi a zo e gwirionez *ar roue a beoc'h;* enn-hoc'h ema eaz va ene, enn-

hoc'h ema gwir beoc'h va c'haloun; ermeaz ac'hanoc'h n'euz nemet laboor, anken ha poaniou e-leiz. *C'houi a zo e gwirionez eunn Doue kuzet*, mont a rit kuit dioc'h ann dud difeiz ha *karet a rit komz oc'h ar re a zo izel hag eeun ho c'haloun.*

Na peger braz eo ho madelez, Aotrou, va Doue, pa hoc'h euz roet d'ho pugale ar bara diskennet euz ann env, evit diskouez d'ezho ar garantez hoc'h euz evit-ho! Ia avad, *n'euz pobl tud all e-bed, peger braz-bennag e ve, hag e defe Doueed a dosta out-ho* evel ma rit-hu out-omp, va Doue. Bez' emoc'h atao dirak daoulagad ho servicherien vad, hag eo em rei a rit hoc'h-unan bemdez d'ezho evit ho maga, evit ho frealzi hag evit ho lakaat da zevel ho c'haloun etrezek ann env.

3. — Pe leac'h ema e gwiriooez war ann douar ar bobl tud a ve par d'ar Gristenien? E pe vro, dindan tro ann heol, ez euz tra a ve karet gant Doue kement ha ma'z eo ano ene mad a blij gant Doue diskenn enn-han evit he vaga gant he gorf sakr?

O gras a zo dreist spered ann den! Madelez vraz-meurbed! Karantez Doue a zo hep kemm na ment e-keuver ann den he-unan hep-ken!

Allaz! na petra rinn-me evit ar c'hrasze, evit ar garantez-ze a zo kement ha ma'z eo Doue he-unan? N'em euz netra a gemend a ve gwelloc'h da ober evit plijout da Zoue, eget rei d'ezhan va c'haloun hep distak, ha beza a-unan a-grenn gant-han.

Pa vezo va ene unanet mad gant Doue, neuze e trido em c'hreiz; neuze ann Aotrou a lavaro d'in: Mar fell d'ohoc'h beza gan-en, me a fell d'in ive beza gan-e-hoc'h. Ha me a lavaro neuzo d'ezhan: Plijet gan-e-hoc'h, o va Doue, choum gan-en, rak me a fell d'in a wir galoun choum gan-e-hoc'h; n'em euz ken c'hoant nemet ma vezo va c'haloun a-unan gan-e-hoc'h.

### EVIT HOR C'HELENN.

En em lakaat a rann etre ho taouarn, va Doue; en em rei a rann d'e-hoc'h, c'houi a zo Doue hep-ken, o veza ma fell d'in beza a-unan gan-e-hoc'h; en em rei a rann d'e-hoc'h, Doue a zo a viskoaz da viken

Doue hraz-meurbed ha dreist spered ann den, o veza ma fell d'in en em veuzi enn-hoc'h hag en em ankounac'haat va-unan; en em rei a rann d'ho furnez dreist pep furnez, o veza ne fell d'in kerzet nemet dioc'h ma fell d'e-hoc'h; en em rei a rann d'ho kourc'hemennou santel, pe int-bi zo anavezet pe ne d-int ket, ha me a fell d'in oher diout-ho, o veza ma'z int holl leal ha gwirion; en em rei a rann d'e-hoc'h, Doue a zo a viskoaz hag a vezo da viken, o veza ma fell d'in beza euruz gan-e-hoc'h enn ho kichen; en em rei a rann d'e-hoc'h, Tad madelezuz-meurbed, evit ma tigemerot ac'hanoun etre ho tivreac'h, pa vezo deuet ann amzer hoc'h euz lavaret. Barner gwirion, c'houi a gar dic'haoui ar pec'her hag ann den difeiz, en em lakaat a rann etre ho taouarn, evit ma teuinn da veza leal ha santel. Ne fell ket d'in avad en em lakaat etre daouarn ar Barner-ze a gastiz ar pec'hejou, rak neuze ez afenn da goll hag e vedfenn, siouaz d'in, dioc'h am be gounezet; ha koulskoude, Aotrou, ho parnedigesiou a zo gwirion ha santel evel ma'z oc'h hoc'h-unan e pep tra; santel int, bag em sakrifiz-me e tleont kaout perz ive. Red eo eta d'in plega d'ho kourc'hemennou; ha setu Jezuz o tont dira-z-oun evit m'en em lakiinn eun-han, gant-han ha dre-z-han dindan ar barnedigesiou-ze.

PEVARZEKVED KENTEL.

**War ar c'hoant ho deuz eneou santel zo da gemeret korf Jezuz-Krist.**

1. — ANN ENE MAD. — *Na c'houi zo mad a-vepred hag atao, o va Doue, e-kenver ar re a vev enn ho toujans!* Pa zonjann peger braz eo ar feiz hag ar garantez ho deuz eneou santel zo, pa dostaont oc'h ar zakramant sakr, neuze e teuann aliez da ruzia gant ar vez o welet peger ien ha peger seac'h eo va c'haloun, pa dostaann ouz hoc'h Aoter hag ouz ann daol zantel.

Mez am euz o veza ne d-eo ket va ene tennet war-zu enn-hoc'h hag entauet a-grenn dira-z-hoc'h, hag o veza o'ounn ket evit ho karet stard evel m'ho deuz great eunn taol braz a gristenien. Pa vezont-hi oc'h en em lakaat e stad vad, ar re-man n'int ket evit miret oc'h ho daelou da redek, ker braz eo ar c'hoant ho deuz d'ho tigemeret, ker braz eo ho c'harantez!

Ho c'haloun hag ho genou a zo digor

war-eunn-dro da derri ho sec'hed ennhoo'h, o va Doue, c'houi a zo feunteun ann dour a vuez ; ha n'euz netra evit rei d'ezho ho gwalc'h ha terri ho naoun, netra nemet ho korf sakr a gemeront gant eul levenez ar vrasa ha gant eunn doujans ar virvidika.

2. — Na peger kro eo ho feiz! Nag ben a ziskouez sklear emoc'h e gwirionez e sakramant ann Aoter! *Rak ar re a zo ho c'haloun evel eunn tan beo pa vez Jezuz-Krist gant-ho, ar re-ze a anavez e gwirionez ema ann Aotrou er bara sakr.*

Na peger pell ema aliez dioc'h va c'haloun eur feiz ker beo, eur garantez ker flamm, siouaz d'in! O va Jezuz, c'houi zo ker mad, ken tener ha ker karantezuz, sellit a druez ouz-in, paour keaz ma'z ounn! Plijet gan-e-hoc'h rei d'in aliez er goumunion sakr eunn elfen euz ho karantez, evit ma teuio va feiz da veza startoc'h-starta, evit ma kresko va fisians enn ho madelez, hag evit ma vezo va c'haloun entanet atao gant tan ar garantez, p'am bezo-me bet ar Mann a zeu euz ann env.

3. — Bez' ee'h hellit rei d'in, dre ho madelez, ar pez a c'houlennan digan-e-hoc'h ; hez' ee'h hellit, Doue trugarezuz-meurbed, c'houeza em c'haloun tan ar gwir garantez ha dout d'am gwelet, pa vezo deuet ann deiz a zo bet barnet gan-e-hoc'h.

Rak petra-bennag n'ema ket va c'haloun o tevi gant eur garantez hevel oc'h karantez ann eneou mad, evelato dre ho kras, e klaskann dont da veza hevel out-ho ; rak-se e pedann Doue hag em c'houtez c'hoant e venn lekeat e-touez ar re ho deuz evid-hoc'h eur garantez ker braz ; c'hoant am euz da vont gant ann eneou santel-ze d'ho darempredi da viken.

## EVIT HOR C'HELENN.

*Abarz deiz ar Pask, Jezuz o c'houzout ez oa deuet he amzer da vont diwar ar bed-man da gaout he Dad, evel m'en doa karet he dud a ioa er bed, e karaz ivez anezho e c'hoaz beteg ar maro diveza.* Neuze eo e savaz sakramant ann Aoter evit ma choumfe da viken gant he ziskibien ha gant ar re ive a zlie da garet beteg ann deiz diveza euz ar bed. Evel-se eo e reaz penn-da-henn ar pez en doa

lavaret : *N'ho lezinn ket emzivaded, dont a rinn d'ho kavout.* Deuet eo ha bet eo o choum enn hon touez, ha gwelet hon euz he c'hloar, gloar Map Doue ann. Tad n'en deuz ken Map nemet-han; gloar ar Map-ze a zo leun a drugarez hag a wirionez.

Evit gwir n'her gwelomp ket gant hon daoulagad, ha koulskoude Jezuz a zo o choum enn hon touez er zakramant sakr : setu penaoz e kredann, Aotrou, oc'h en em deurel d'ho treid. — Ma n'en em c'holofe ket Jezuz dirak hon daoulagad, ma ne guzfe ket ouz-omp darn euz ar sklerijen a strink diout-han, ma en em ziskouezfe, or zakramant sakr, e-c'hiz m'ema, me lavar *kacroc'h egct hini euz a vugale ann dud*, ma en em ziskouezfe dira-z-omp leun a garantez hag ive c'hoantek holl da veza a-unan gan-eomp korf ha korf, kaloun ha kaloun, spered ha spered, neuze ni, tud sempl ma'z omp, ne vemp ket evit herzel dindan ar beac'h euz eunn euruzded ker braz, hag hon ene a strinkfe a dammou diout-han al liammou a stag anezhan oc'h ar vuez. Enn abek da ze, hor Zalver a zo bet falvezet d'ezhan ne vije gwelet nemet dre zaoulagad ar feiz. E-kenver ar Gristenien vad, ar feiz a zo a-walc'h anezhi evit entana ho c'haloun gant eur garantez n'e deuz er bed-man netra hevel out-hi. N'euz teod e-bed a ve evit lavaret al leve-

nez ho deuz, e gweled ho c'haloun, ar Pried sakr hag he Fried. Pehez karantez, pehez peoc'h, pebez trid galoun! En em vriataat glann a reont, hag ho ene a zo evel pa vijent heuzet ann eil enn egile; huanadi sioul a reont, ha goude, ho c'homziou a zo evel fo ann tan; tevel a reont, ha neuze ho dudiou a zo hrasoc'h c'hoaz.

*Ma oufac'h-hu petra eo ann dra-ze a ro Doue d'e-hoc'h, hag ive ma anavezfac'h pwou eo ann hini zo o lavaret d'e-hoc'h : roit d'in da eva; neuze e c'houlenfac'h da eva digant-han, hag hen a rofe dour beo d'e-hoc'h.* Ar zent holl ho deuz goulennet da eva digant-han, hag hen en deuz klevet ho mouez ha torret d'ezho ho zec'hed er feunteun a vuez a hado da viken. Goulennit ive ha pedit Doue. *Ar Spered hag ar Pried a lavar : deuit; ann hini a gleo ra lavaro : deuit; ann hini en deuz sec'hed, ra zeuio; hag ann hini a fell d'ezhan kaout dour a vuez, r'her c'hemero evit netra. Hag ar Pried a lavar : emoun o tont.* — *Evel-se bezet great; deuit, Aotrou, va Jezuz.*

## PEMZEKVED KENTEL.

**Ann hini en deuz c'hoant da gaout doujans Doue, hen-nez a dle en em zilezel he-unan ha heza izel a galoun.**

1. — Jezuz-Keist — Red eo ho pe c'hoant leiz ho kaloun da gaout ar c'hras a zoujans Doue; na skuizit morse oc'h he goulenn, oc'h he gortoz hep klemm ha gant fisians; digemerit-hi enn eur drugarekaat Doue; ra vezo izel ho kaloun evit derc'hel mad d'ezhi; poanit evit ma vezo ar c'hras-ze talvouduz d'e-hoc'h, ha n'en em nec'hit ket e pe amzer nag e po zoare-benuag e plijo gant Doue dont d'ho kwelet.

Bez' e tleit dreist pep tra en em izelaat pa welit n'hoc'h euz enn ho kaloun nemeur pe damm karantez e-bed. Evelato, arabad eo d'e-hoc'h kaout nec'h hag anken evit se, rak Doue a ro ahez enn eunn taol ar pez n'eo ket falvezet d'ezhan rei goude pell amzer; rei a ra a-wechou, diwar sav ar heden, ar pez n'en deuz ket roet da genta.

2. — Mar teufe ar c'hras d ann den kerkent ha ma c'hoanta kaout anezhi, neuze e ve eunn abek d'ezhan da veza temptet, ker sempl eo he galoun, Rak-se e tleit gortoz ar c'hras-ze gant eur fisians stard ha kre, hep klemm hag oc'h en em izelaat. Mar hoc'h euz dioner anezhi, pe mar bez lamet digan-e-hoc'h, ansavit ez eo c'houi zo kiriek a ze, c'houi hag ive ho pec'hejou.

Eunn dister dra a zo a-walc'h aliez evit miret oc'h ar c'hras da zont pe evit bihanaat anezhi. Na petra lavarann-me! Ha ne d-eo ket kentoc'h eur gwall dra ar pez a vir oc'h eur mad ker braz da zont? N'euz fors peger braz pe peger bihan-hennag e ve ar pez a vir na zeu d'e-hoc'h ar c'hras; mar d-oc'h evit lemel kement-se euz ho kaloun, neuze ho pezo ar pez a c'houlennit.

3. — Rak kerkent ha ma viot en em roet da Zoue euz a greiz ho kaloun, kerkent ha ma paouezot da glask aman hag ahont ar pez hoc'h euz c'hoant da gaout, kerkeut ha ma viot eu em lekeat holl etre daouarn ann Aotrou Doue, neuze e viot a-unan gant-han. hag e

kavot ar peoc'h, o veza ma vezo gwelloc'h gan-e-hoc'h ar pez a hîj da Zoue, eget kement tra all e bed.

Ann hini eta a zo eeun he galoun hag a zao he ene war-zu Doue, ann hini a zo he galouo distag dioc'h pep karantez, dioc'h pep kasoni direiz evit ann traou krouet, hen-nez a vezo kavet mad da gaout ar c'hras hag ive da gaout ar gwir garantez. Rak Doue a skuill he vennoz el leac'h ma kav kaloumou goullo; ha seul vui ma tilezomp a-grenn traou ar bed, seul vui mac'h en em ziszrizomp hoo-unan ha ma varvomp d'e-omp hounnao, seul vui a ze e teu buhan ar c'hras d'e-omp, seul vui a ze e teu stank enn hor c'haloun, seul vui a ze e teu auo eoe da zevel war-zu Doue ha da veza distag dioc'h pep tra.

4. — Neuze, na souezusa tra e vezo d'ano deo gwelet ar pez o'en doa gwelet biskoaz, neuze en devezo graşou e-leiz, ha dor he galoun a zigoro, rak a oeuze aon|Aotrou a vezo gant-hao, o veza ma'z eo eo em lekeat a-grenn hag evit bepred etre he zaouaro. Er c'hiz-ze eo e vezo henniget ann hini a glask Doue a wir

galoun, ann hini *n'en deuz ket bet he ene diwar c'hoari.*

He-man, enn eur goumunia, a dal e ve roet d'ezhan ar c'hraz vraz da veza a-unan gant ann Aotrou Doue, o veza ne zell ket oc'h he frealz nag oc'h he garantez he-unan; ne zell nemet oc'h enor ha gloar Doue.

### EVIT HOR C'HRÉLENN.

Petra-bennag ez eo red d'e-omp karet Doue evit-han he-unan, konlskoude ne d-eo ket eunn dra berz c'hoantaat he vadelesiou, gant ma plegimp a-grenn d'ar pez a blij d'ezhan. Ar gwella grasou, ar re zo o veuzi, kouls lavaret, ann ene er sklerijen hag el levenez, ar re-ze ne d-int ket atao ar re a gaver a zo ar re wella. Rak ar grasou-ze holl, pa ne daolomp ket evez ouz-omp hon-unan, ar grasou-ze a hell lakaat rogoni da sevel enn hor c'haloun hag hor lakaat ive da gaout re a fisians enn-omp hon-unan. Ar pez a zo gwella evit meur a hini, a zo kerzet dre hent ar vuez ekreiz tevalijen ar gwir feiz, kaout nec'h, poan hag anken, ha dougen ar groaz enn ho c'haloun evel ma reaz Jezuz pa lavaraz : *Va Zad, perak oc'h euz-hu va dilezet?*

Neuze ez a da netra pep rogeutez ar galoun; neuze ann den ne gav enn-han nemet sempladurez; neuze ann den a hleg dindan ann dourn a sko war-n-ezhan, dindan ann dourn ne sko nemet evit dont d'her parea. N'euz karantez na feiz, peger braz-bennag e vent-hi, a gemend a ve talvoudusoc'h evit ar c'hristen mad, na gwelloc'h dirak Doue, eget en em zilezel he-unan Neuze Pried ann envou a zeu da deneraat; neuze e tosta oc'h he Fried a ioa enn diouer euz he muia karet, oc'h he Fried *a choume war vale*, e-kreiz he anken, *hevel oc'h eur golvan a zo he-unan hag a huanad dindan toenn eunn ti.*

Er zakramant sakr e teu d'en em ziskouez d'ezhi ha d'he frealzi, sec'ha a ra he daelou, he briataat glann a ra hag he zomma gant he garantez, e-c'hiz diskibien Emmaüz, pa lavarent : *Hor c'haloun ha ne oa-hi ket tomm bero enn hor c'hreiz, pa gomze ouz-omp hed ann hent ha pa zizoloe d'e-omp ar Skritur sakr?*

Aotrou, va Doue, hen ansao a rann, ne d-ounn ket mad evit kaout perz enn dudiou braz-ze. *Anaout a rann va fallagriez, ha va fec'hed a zo bepred dirak va daoulagad.* Na petra a zo dleet d'in da gaout? Poan ha kastiz ha netra ken, siouaz d'in! Evelato e c'houlennann digan-e-hoc'h ho trugarez vraz-meurbed; va fenn stok oc'h ann douar, tostaat a rinn oc'h ann eienen a zour beo; tostaat

a rinn out-hi, o veza ma kredann ho pezo truez ouz-in hag e teuot da leuskel eul lomm-bennag war va ene dizec'h. *Roit-d'in d'am freskaat, Aotrou, eur beradik euz ann dour-ze, abars ma'z inn kuit euz ar bed-man, rak hep dale ne vezinn mui.*

---

## C'HOUEZEKVED KENTEL.

**Rei a dleomp da anaout da Zoue ar pez hon euz ezomm ha goulenn ivez he c'hras digant-han.**

1. — ANN ENE MAD. — O va Jezuz mad ha karantezuz-meurbed, hag hen zo braz ar c'hoant am euz d'ho tigemeret em c'haloun gant feiz ha gant karantez! Anaout ervad a rit peger sempl ounn, anaout a rit petra zo red d'in da gaout; gouzout a rit peger braz eo ann drouk, peger braz eo ann techou fall a ra d'in plega d'ezho; gouzout a rit pegement a boan a c'houzanvann, pegement a nec'h am euz, pegen aliez gweach ounn temptet, pegen saotret eo va c'haloun gant va fec'hejou.

Dont a rann d'ho kavout evit ma ve-

zinn pareet, hag ho pidi a rauu evit ma vezinn frealzet ha dizoaniet. Komz a rann ouz hoc'h, Aotrou, ouz-hoc'h c'houi a oar pep tra hag a wel e gweled va c'haloun; komz a rann ouz-hoc'h c'houi hep-ken a hell rei frealz ha nerz d'iu. C'houi a oar ervad petra am euz ezomm dreist pep tra, anaout a rit ive peger paour ounn e-kenver pep mad.

2. — Setu me dira-z-hoc'h, paourglez ha noaz-glann, o c'houlenn digan-e-hoc'h ho kras hag ho trugarez. Plijet gan-e-hoc'h terri he naoun d'ar paour keaz-man; plijet gan-e-hoc'h lakaat va c'haloun da domma gant tan ho karantez, plijet gan-e-hoc'h skleraat gant-ho sklerijen ann devalijen a zo em spered.

Grit ma teuio holl draou ann douar da veza c'houero evid-oun; grit ma teuio kement tra zo diez d'in ha kement tra a zao em enep da zeski d'in gouzanv hep klemm; grit ma tisprizinn ha mac'h ankounac'hainn kement tra krouet a zo er bed-man.

Grit ma savo va ene war-zu enn-hoc'h enn env, gant aoun na zeufenn, er bed-man, da skei war anu hent fall. A-

vreman da viken, grit oa gavino ken mad all e-bed oemet eun-hoc'h hep-ken, rak c'houi hep-ken a zo va magaduroz, va efach, va c'harantez, va levenez ha va holl vad.

3. — Ra blijo gan-e-hoc'h doot c'houi hoc'h-unan da entana va c'haloun a-grenn ha da lakaat anezhi da zevi; grit ive ma vezion kemm ha kemm gan-e-hoc'h, evit na vezo mui va spered nemet unan gan-e-hoc'h; grit ma teuio nerz ho kras d'am staga stard ouz-hoc'h ha da skuilla em c'haloun tan-flamm ho karantez!

N'am list ket da vont kuit diouz-hoc'h hep na ve torret va naouo ha va sec'hed; grit d'in hervez ho trugarez, e-c'hiz m'hoc'h euz great aliez e-kenver ho sent euruz.

Hag hen a ve euon dra souezuz e venn-me devet a-grenn dre-z-hoc'h, hep oa choumfe eno-oun netra ac'hanoun va-unao, pa'z eo gwir ez oc'h eunn tan flamm hepred, euno tan ha ne voug morse; pa'z eo gwir ez oc'h eur garantez a sklera ar spered hag a laka ar galoun da veza glaun.

## EVIT HOR C'HELENN.

Ne d-eo ket dre glask sevel huel hor spered eo ec'h hellimp tenna frouez euz ar goumunion zantel, rak ne vemp ket evit tenna mad e-bed anezhi anez beza leun a garantez evit Doue, anez meuli Jezuz-Krist enn-omp, anez digeri d'ezhan rag-eeun dor hor c'haloun gant eur fisians vraz, enn eur gomz out-han *evel ma komz eur mignoun ouz he vignoun*. Beza hon euz eunn taol braz a ezommou; lavaromp d'ezhan petra int-hi. Goloet omp gant hor gouliou; diskouezomp anezho d'ezhan, evit ma walc'ho auczho enn he c'hoad sakr. Dinerz ha sempl omp; goulennomp digant-han ma teuio d'hor c'hrevaat. Enn noaz emomp, naoun ba sec'hed hon euz; lavaromp eta d'ezhan : Ho pezet truez oc'h ar paour keaz-man. Digant Doue e teu ann holl c'hrasou. Selaouit anezhan o lavaret : *Me a laka ann den da zevel euz a varo da veo, me a zo ar vuez; ann hini a gred enn-oun, petra-bennag e ve maro, hen-nez a vevo; ha kement den a vev hag a gred enn-oun, hen-nez ne varvo biken, — Ha kredi a rit-hu er c'hiz-ze?*

Kristen, ne lavarann d'e-hoc'h netra e-bed ken; Jezuz-Krist eo a gomz ouzhoc'h evel ma komzaz gwechall oc'h Marta; livirit eta evel-d-hi : *Ia, Aotrou,*

*kredi a rann ez oc'h hor Zalver, Map ann Doue beo, a zo deuet er bed-man.* Livirit oc'h-penn evel a lavaraz sant Paol : Deuet oc'h er bed-man *evit savetei ar bec'herien ; enn ho zouez me a zo ar brasa.* Kredit eta, ene kristen, meulit ha karit Doue, ho pezet fisians enn-han.

O va Jezuz, skuhit ann devalijen a zo enn-dro d'in, evit mac'h hellinn gwelet ac'hanoc'h. O va Jezuz, ra'z ai ho komziou e gweled va c'haloun, grit ma klevinn ac'hanoc'h. Komzit ouz-in, Aotrou, komzit, ne d-euz mui nemet eur pennad amzer, komzit. Roit d'in daelou evit mac'h hellinn lavaret d'e-hoc'h : Skoit war ar roc'h evit ma tarzo anezhi d'ann douar ann dour euz ar garantez; euz ar garantez-ze a striuk anezhi fisians hag anaoudegez-vad.

---

## SEITEKVED KENTEL.

**Red eo d'e-omp keoat mall ha c'hoant braz da gemeret korf Jezuz-Krist gant karantez.**

1. — ANN ENE MAD. — Aotrou, c'hoant braz am euz d'ho tigemeret em c'haloun gant eur feiz kre ha gant eur garantez flamm, evel m'ho deuz great e-leiz a zent hag a eneou kristen a zo

bet kavet mad gan-e-hoc'h evit ho buez santel hag evit ar feiz hag ar garantez vraz ho deuz het evid-hoc'h.

O va Doue, karantez a viskoaz da viken, c'houi zo va holl vad ha va euruzded dreist-holl, me a fell d'in ho tigemeret em c'haloun gant eur garautez ar vrasa ha gant eunn doujans vrasoc'h eget n'ho deuz het biskoaz hini euz ar Zent, gant eunn doujans vrasoc'h eget n'en deuz gellet pep-hini anezho da gaout evid-hoc'h enn he galoun.

2. — Petra-hennag n'emoun ket e doare vad da gaout kemend all a feiz hag a garantez, evelato e kiuigann d'ehoc'h va c'haloun holl, evel pa ne ve nemed-oun hep-ken am be ann holl c'hoantegesiou flamm-ze a zo ker mad dira-z-hoc'h. Lakaat a rann c'hoaz dira-z-hoc'h ha kiunig a rann d'e-hoc'h, gant doujans ha gant karantez, kement tra vad a hell eur c'hristen mad da zonjal ha da c'hoantaat er bed-man.

Ne fell ket d'in derc'hel netra enn tu diouz-in, hez' e fell d'in avad rei d'ehoc'h, a wir galoun hag a greiz va ene,

kement tra am euz ha kement zo ac'hanoun.

Va Aotrou ha va Doue, va C'hrouer ha va Zalver, me a fell d'in ho tigemeret hirio em c'haloun gant c'hoant d'ho meuli, gant doujans evit ho kloar, gant karantez ha gant anaoudegez-vad, gant eur feiz beo, gant eur fisians kre ha gant eur galoun c'hlann, evel ma c'hoanteaz ho tigemeret hag evel m'ho tigemeraz e gwirionez ho Mamm zantel, ar Werc'hez Vari, pa zeuaz ann eal da lavaret d'ezhi e vije mamm da Zoue. O klevet ar c'helou-ze, ar Werc'hez zantel a lavaraz gant feiz ha gant eur galoun vuel-meurbed : *Setu aman servicherez ann Aotrou, ra vezo great em c'henver hervez a livirit.*

8. — Bez' e karfenn e ve va c'haloun entanet gant ann tan flamm ha saotel euz ho karantez, hag en em ginnigfenn vaman d'e-hoc'h a greiz va ene, evel ma reaz ann hini a zo deuet enn ho raok, sant lann Vadezour, ar brasa a-touez ar zent. Tridal a eure dira-z-hoc'h gant levenez, dre c'hras ar Spered-Santel, eno amzer ma'z edo c'hoaz e kof he vamm;

ha goude-ze, va Doue, pa ho kwelaz o vale e-touez ann dud, e lavaraz gant eur garantez vraz hag oc'h en em izelaat : *Mignoun ar Pried a zo enn he gichen hag a zelaou anezhan; braz eo he zudi enn he ene, o veza ma klev mouez ar Pried.*

Rak-se e kinnigann d'e-hoc'h holl zudion ann eneou mad; kinnig a rann ive d'e-hoc'h ar garantez vraz-meurhed hag al levenez ho deuz het pa'z int het douget a spered war-zu enn-hoc'h, pa'z int het sklerijennet gan-e-hoc'h hoc'h-unan, pa ho deuz gwelet ac'hanoc'h enn env. Kement-se holl a ginnigann d'e-hoc'h, hag ive kement enor ha meuleudi a ro hag a roio d'e-hoc'h kement tra zo krouet enn env ha war ann douar. Ho c'hinnig a rann d'e-hoc'h, va Doue, evidonn va-unan hag evit ar re holl a zo en em erbedet ouz-in em fedennou, evit ma viot meulet ha hinniget gant ann holl evel ma'z eo dleet.

4. — Plijet gan-e-hoc'h, va Doue, selaou va feden ha digemeret mad ar c'hoant am euz d'ho meuli ha d'ho pinniga da viken, evel ma'z ounn dalc'het

da uber e gwirionez, dre ma'z oc'h braz dreist kement zo. Setu petra a ginnigann d'e-hoc'h, va Doue, setu petra a garfenn kinnig d'e-hoc'h bemdez ha pep pred. Setu petra a ginnigann d'e-hoc'h a nevez, setu petra a garfenn kinnig d'e-hoc'h a nevez bemdez ha pep pred. Pidi stard a rann holl sperejou euruz ann env hag ive ho servicherien vad da veza a-unan gan-en evit ma veulimp ha ma trugarekaimp ac'hanoc'h.

5. — Ra zeuio ann dud holl enz a hep bro, euz a hep iez da veuli ha da ennri hoc'h hano santel gant eul levenez ar vrasa.

☞ Ar re a dosta ouz ho sakramant sakr gant doujans ha gant karantez, ar re a zigemer anezhan gant eur feiz kre, grit ma kavn ann eneou mad-ze gras ha trugarez dira-z-hoc'h, va Doue; grit ma pedint evid-oun-me ne d-ounn ken nemet eur pec'her. Ha pa ho devezo bet ar c'hras a c'houlennent, pa vezint deuet a-unan gan-e-hoc'h, pa ho devezo het ar gwir frealzidigez, pa ho devezo bet ho gwalc'h evit ar gwella, grit ma teuio

d'ezho sonj ac'hanoun-me, pec'her reuzeudik ma'z ounn.

### EVIT HOR C'HELENN.

« Ra zeuio ar zakramant sakr-ze, Aotrou, da lemel va fec'hejou euz va ene;
» ra zenio ho koad d'am lakaat glann ha
» da walc'hi ar fank en deuz saotret ar zae
» eured ho poa roet d'in em badisiant evit
» mac'h hellinn azeza gant tisians oc'h
» taol-eured ho Map. N'hellann ket her
» nac'h, siouaz, me zo eur pec'her, eur
» pried disleal, eur pried en deuz torret
» kant gweach al le a ioa bet touet gantlhan. *Distroit ouz-in*, eme c'houi, va
» Zalver, *distroit ouz-in ha me ho tigemero*, gant ma ho pezo lekeat ho sae
» genta, hag ive gant ma tongot ar walen
» a zo bet lekeat d'e-hoc'h war ho piz evit
» ma vezo gwir anat ez oc'h a-unan gant
» Verb-Done. »

« Roit d'in ar walen zakr-ze, gwiskit
» ac'hanoun a nevez, o va Zad, evel
» eur map fall ha dizanaoudek a zistro
» etrezek enn-hoc'h; gwiskit ac'hanoun
» gant ar zae wenn a zo red d'in da gaout
» abarz tostaat oc'h ho taol zantel. C'houi
» a zo ar Pried, ar Mnia-Karet hag
» ann Oan-losk a zo roet d'e-omp da
» zibri, c'houi a fell d'e-hoc'h hor be ar
» zae wenn-ze da viken. O mister n'euz

vreman da viken, grit na gavinn ken mad all e-bed nemet eun-hoc'h hep-ken, rak c'houi hep-ken a zo va magadurez, va efach, va c'harautez, va levenez ha va holl vad.

3. — Ra blijo gan-e-hoc'h dont c'houi hoc'h-unan da eutana va c'haloun a-greun ha da lakaat anezhi da zevi; grit ive ma vezion kemm ha kemm gan-e-hoc'h, evit na vezo mui va spered nemet unan gan-e-hoc'h; grit ma teuio nerz ho kras d'am staga stard ouz-hoc'h ha da skuilla em c'haloun tan-flamm ho karantez!

N'am list ket da vont kuit diouz-hoc'h hep na ve torret va naoun ha va sec'hed; grit d'in hervez ho trugarez, e-c'hiz m'hoc'h euz great aliez e-kenver ho sent euruz.

Hag heu a ve eunn dra souezuz ê veun-me devet a-grenn dre-z-hoc'h, hep na choumfe enn-oun netra ac'hanoun va-unan, pa'z eo gwir ez oc'h eunn tan flamm hepred, eunn tan ha ne voug morse; pa'z eo gwir ez oc'h eur garantez a sklera ar spered hag a laka ar galoun da veza glaun.

EVIT HOR C'HELENN.

Ne d-eo ket dre glask sevel huel hor spered eo ec'h hellimp tenna frouez euz ar goumunion zantel, rak ne vemp ket evit tenna mad e-bed anezhi anez heza lenn a garantez evit Doue, anez meuli Jezuz-Krist enn-omp, anez digeri d'ezhan rag-eeun dor hor c'haloun gant eur fisians vraz, enn eur gomz out-han *evel ma komz eur mignoun ouz he vignoun*. Beza hon euz eunn taol braz a ezommou; lavaromp d'ezhan petra int-hi. Goloet omp gant hor gouliou; diskouezomp anezho d'ezhan, evit ma walc'ho anezho enn he c'hoad sakr. Dinerz ha sempl omp; goulennomp digant-han ma teuio d'hor c'hrevaat. Enn noaz emomp, naonn ha sec'hed hon euz; lavaromp eta d'ezhan : Ho pezet truez oc'h ar paour keaz-man. Digant Doue e teu ann holl c'hrasou. Selaouit anezhan o lavaret : *Me a laka ann den da zevel euz a varo da veo, me a zo ar vuez; ann hini a gred enn-oun, petra-bennag e ve maro, hen-nez a vevo; ha kement den a vev hag a gred enn-oun, hen-nez ne varvo biken, — Ha kredi a rit-hu er c'hiz-ze?*

Kristen, ne lavarann d'e-hoc'h netra e-bed ken; Jezuz-Krist eo a gomz ouzhoc'h evel ma komzaz gwechall oc'h Marta; livirit eta evel-d-hi : *Ia, Aotrou,*

*kredi a rann ez oc'h hor Zalver, Map ann Doue beo, a zo deuet er bed-man.* Livirit oc'h-penn evel a lavaraz sant Paol : Deuet oc'h er bed-man *evit savetei ar bec'herien ; enn ho zouez me a zo ar brasa.* Kredit eta, ene kristen, meulit ha karit Doue, ho pezet fisians enn-han.

O va Jezuz, skubit ann devalijen a zo enn-dro d'in, evit mac'h hellinn gwelet ac'hanoc'h. O va Jezuz, ra'z ai ho komziou e gweled va c'haloun, grit ma klevinn ac'hanoc'h. Komzit ouz-in, Aotrou, komzit, ne d-euz mui nemet eur pennad amzer, komzit. Roit d'in daelou evit mac'h hellinn lavaret d'e-hoc'h : Skoit war ar roc'h evit ma tarzo anezhi d'ann douar ann dour euz ar garantez ; euz ar garantez-ze a strink anezhi fisians hag anaoudegez-vad.

---

## SEITEKVED KENTEL.

**Red eo d'e-omp kaout mall ha c'hoant braz da gemeret korf Jezuz-Krist gant karantez.**

1. — ANN ENE MAD. — Aotrou, c'hoant braz am euz d ho tigemeret em c'haloun gant eur feiz kre ha gant eur garantez flamm, evel m'ho deuz greet e-leiz a zent hag R eneou kristen a zo

het kavet mad gan-e-hoc'h evit ho huez santel hag evit ar feiz hag ar garantez vraz ho deuz het evid-hoc'h.

O va Doue, karantez a viskoaz da viken, c'houi zo va holl vad ha va euruzded dreist-holl, me a fell d'in ho tigemeret em c'haloun gant eur garantez ar vrasa ha gant eunn doujans vrasoc'h eget o'ho deuz het biskoaz hini euz ar Zent, gant eunn doujans vrasoc'h eget n'en deuz gellet pep-hini anezho da gaout evid-hoc'h enn he galoun.

2. — Petra-hennag m'emoun ket e doare vad da gaout kemend all a feiz hag a garantez, evelato e kinnigann d'e-hoc'h va c'haloun holl, evel pa oe venemed-oun hep-ken am be ann holl c'hoantegesiou flamm-ze a zo ker mad dira-z-hoc'h. Lakaat a rann c'hoaz dira-z-hoc'h ha kinnig a rann d'e-hoc'h, gant doujans ha gant karantez, kement tra vad a hell eur c'hristen mad da zonjal ha da c'hoantaat er hed-man.

Ne fell ket d'in derc'hel netra enn tu diouz-in, hez' e fell d'in avad rei d'e-hoc'h, a wir galoun hag a greiz va ene,

kement tra am euz ha kement zo ac'hanoun.

Va Aotrou ha va Doue, va C'hrouer ha va Zalver, me a fell d'in ho tigemeret hirio em c'haloun gant c'hoant d'ho meuli, gant doujans evit ho kloar, gant karantez ha gant anaoudegez-vad, gant eur feiz beo, gant eur fisians kre ha gant eur galoun c'hlann, evel ma c'hoanteaz ho tigemeret hag evel m'ho tigemeraz e gwirionez ho Mamm zantel, ar Werc'hez Vari, pa zeuaz ann eal da lavaret d'ezhi e vije mamm da Zoue. O klevet ar c'helou-ze, ar Werc'hez zantel a lavaraz gant feiz ha gant eur galoun vuel-meurbed : *Setu aman servicherez ann Aotrou, ra vezo great em c'henver hervez a livirit.*

3. — Bez' e karfenn e ve va c'haloun entanet gant ann tan flamm ha santel euz ho karantez, hag en em ginnigfenn vanan d'e-hoc'h a greiz va ene, evel ma reaz ann hini a zo deuet enn ho raok, sant Iann Vadezour, ar brasa a-touez ar zent. Tridal a eure dira-z-hoc'h gant levenez, dre c'hras ar Spered-Santel, enn amzer ma'z edo c'hoaz e kof he vamm;

ha goude-ze, va Doue, pa ho kwelaz o vale e-touez ann dud, e lavaraz gant eur garantez vraz hag oc'h en em izelaat : *Mignoun ar Pried a zo enn he gichen hag a zelaou anezhan; braz eo he zudi enn he ene, o veza ma klev mouez ar Pried.*

Rak-se e kinnigann d'e-hoc'h holl zudiou ann eneou mad; kinnig a rann ive d'e-hoc'h ar garantez vraz-meurhed hag al levenez ho deuz het pa'z int het douget a spered war-zu enn-hoc'h, pa'z int het sklerijennet gan-e-hoc'h hoc'h-unan, pa ho deuz gwelet ac'hanoc'h enn env. Kement-se holl a ginnigann d'e-hoc'h, hag ive kement enor ha meuleudi a ro hag a roio d'e-hoc'h kement tra zo krouet enn env ha war ann douar. Ho c'hinnig a rann d'e-hoc'h, va Doue, evid-oun va-unan hag evit ar re holl a zo en em erhedet ouz-in em fedennou, evit ma viot meulet ha binniget gant ann holl evel ma'z eo dleet.

4. — Plijet gan-e-hoc'h, va Doue, selaou va fedeu ha digemeret mad ar c'hoant am euz d'ho meuli ha d'ho pinniga da viken, evel ma'z ounn dalc'het

